Gurvan Lozac'h

# Diksionèr

# Kreis-Breizh

## BREZHONEG
## GALLEG

*Mod 0.18-1*

**http://brezhoneg-digor.blogspot.fr/**

**Mil mersi da :**

Remerciements :

**- Pierre-Marie Guillou deus Plouïe (bet disket ur benbern traou gantoñ, laket eint bet ba'n tamm diksionèr-mañ)**

- Pierre-Marie Guillou de Plouyé (j'ai appris énormément à ses côtés, tout se trouve dans ce dictionnaire)

**- Christiane Fer 'vid ar bern añrejistramañchou bet laket war an internet gati, bet é bet wel kalz tud ba'r vro**

- Christiane Fer pour ses enregistrements mis sur Internet, elle qui est allée voir beaucoup de bretonnants du coin

**- Tud a ree war-dro Kazetenn ar Menez 'vid ar labour nagn gwraet ba'r blavechiou pe'r-ugent, bet añrejistret leizh a dud deus ar c'horn-dro gate**

- Les auteurs de Kazetenn ar Menez pour le travail qu'ils ont accomplis dans les années quatre-vingt, ils ont enregistré énormément de bretonnants du secteur

**- Ma zad 'vid e damm chikour (trañskrivañ ha klask stummou kozh 'vid kalz deus ar c'homzou)**

- Mon père pour son aide (transcription et recherche des formes les plus anciennes pas mal de mots)

**- Ma mamm, ma yontr, ma mamm-gozh ha ma za-kozh, Irène deus Plouïe, Gilberte deus Berrien, Jean-Marie deus an Uhelgoat, ameseien ha toud ar re neus laret tra pe dra din-me e brezhoneg**

- Ma mère, mon oncle, ma grand-mère et mon grand-père, Irène de Plouyé, Gilberte de Berrien, Jean-Marie de Huelgoat, des voisins et tous ceux qui m'ont dit quelque chose en breton

**- Jean-Marie Ploneis 'vid e studi war brezhoneg Berrien**

- Jean-Marie Ploneis pour son étude sur le breton de Berrien

**- Francis Favereau 'vid e studi war brezhoneg Poullaouen**

- Francis Favereau pour son étude sur le breton de Poullaouen

**- Makoto Nagushi 'vid e lewr-rismodilli Skol Vrezhoneg An Uhelgoat, bet trañskrivet 'vel vé laret ga'n dud, ha just-ha-just**

- Makoto Nagushi pour son livre d'historiettes Skol Vrezhoneg An Uhelgoat, transcrit exactement tel que prononcé par les gens

**- Albert Deshayes 'vid an diksionèr etimolojik bet gwraet gantoñ**

- Albert Deshayes pour son dictionnaire étymologique

**- Per Trepos 'vid e lewr-despun war ar brezhoneg ba'r feurm**

- Per Trepos pour son livre de collecte sur le breton de la ferme

**- Daniel Giraudon 'vid e sakre labour war-dro ar c'hultur, langaj ar loned ha heñi an dud.**

- Daniel Giraudon pour son énorme travail concernant la culture, le langage des animaux et celui des Hommes

**Ha :**

Et :

**Jean-Louis Dourmap, Jean-Yves Plourin ha Jean-Claude Miossec 'vid o jikour, pep heñi d'e vod dehoñ, pé oain krog da ziskiñ brezhoneg.**

Jean-Louis Dourmap, Jean-Yves Plourin et Jean-Claude Miossec pour leur aide, chacun à sa manière, lorsque je commençais l'apprentissage du breton.

**Â** [aː] : [vx. br. ***ap*** ; ***aff*** 1499] n.m. ; Câlin (pour les petits enfants) / **ÂIG** [aːig-k] : n.m. ; Petit câlin (plus chaleureux)
**Ro un â dehoñ** : Fait-lui un câlin *(Plouïe, Ku)* ; **Ro un âig dehoñ 'ta** : Fait-lui donc un petit câlin *(Plouïe, Ku)*

**ABAF / AMBAF** ['aːbəf] ['ãmbaf] : [***abaff*** 1499] adj. ; Lent
**Un den ambaf** : Une personne lente *(Pleyben, Ku)*

**ABARD'HE(I) / PARDA'I** [abar'dɛː(j)] [par'daːj] : [***abretdahez*** 1464 ; ***abardahé*** 1659] n.f. ; Début de soirée / Fin d'après-midi (à partir de 17h.)
**D'an abard'he** : En début de soirée *(Ku)* ; **D'an abard'he-nos** : Tard dans la soirée *(Plouïe, Ku)* ; **Pé teu an abard'he** : Quand la soirée débute *(Plouïe, Ku)* ; **Kroget oa deus an abard'he d'an nos** : Ça avait commencé en début de soirée jusqu'à la nuit *(Plouïe, Ku)* ; **D'an abard'hai vin ket ba'r gêr** : En fin d'après-midi je ne serai pas chez moi *(Sant-Herbod, Ku)*

**(A-)BENN** [bɛ̀n] : conj. ; Pour / D'ici à / Avant de / Quand
**A-benn errued ba'r gêr** : Avant d'arriver à la maison *(Plouïe, Ku)* ; **Erru an nos dija a-benn oa en-om ga'et gad un'...** : Il faisait déjà nuit avant qu'il ne rencontre un... *(Berrien, Ku)* ; **Benn teue an nev'-amzer, benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvaient leurs feuilles *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag e-se benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à autant dépasser les arbres *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Benn nïe echou ga'n orz chete anehi** : Quand il avait terminé d'utiliser la masse il la jetait *(Sant-Herbod, Ku)* ; **(A-)benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils s'étaient arrêtés au petit matin *(Plouïe, Ku)* ; **Ha gwel refeh benn 'o (a-)walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez qu'il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **A-benn arc'hoazh** : Demain ; **Benn arc'hoazh eh in ôtro-person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **A-benn ar fin** : Finalement ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe, Ku)*
loc. **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **A-benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dehi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe, Ku)*
loc. **(A-)benn da + vb.** : Pour / Afin de ; **Un tamm pallen laket war an daol 'benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe, Ku)*
loc. **(A-)benn (im)berr** : Ce soir ; **Dond en-dro benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **A-benn neu'n / A-benn neuhe / A-benn neu** : Pour alors ; **'Benn neuhe vin prest** : Pour alors je serai prête *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond a-benn da + *vb*** : Arriver à + vb ; **Teuin ket benn d'ober an dra-he ba'r mare** : Je n'arriverai pas faire ça dans les temps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond a-benn deus** : Venir à bout de ; **Me teu a-benn deuh oute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien, Ku)*

**(A)BLAM(OR) / (A)DRAM(E)** [blãm(ə)] [(a')blãmɔr] [drãm(ə)] : [***polamour*** 1530 ; ***à palamour*** 1632] prép. ; Parce que / À cause de
**Ha bep a gasketenn newe adrame dehe da ve heñvel deus an ouvrïerien neuhe oa ba'h Paris** : Et à chacun une nouvelle casquette pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe, Ku)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anehoñ** : Dans certains endroits on coupait pas bien gros le pain pour l'économiser *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket ablam m'é bras, nann** : Ce n'est parce qu'il est grand, non *(Plouïe, Ku)*
loc. **Adrame da betra ? / Blam (da) betra ?** : Pour quelle raison ? ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da betra vïe laret an dra-se** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Set(ou) ablame-se** : Voilà pourquoi ; **Set' ablame-se debowe meus dalc'het soñj deus outi** : Voilà pourquoi je l'ai gardée en tête depuis (une histoire) *(Sant-Herbod, Ku)*

**ABOWE / ABOE** [(a')bowə] [(a)bwe] : [***a pa voue*** 1575] adv. & prép. ; Depuis (cf. **DIBOWE**)
**Aboe mis-ebrel ra ket laezh kén** : Depuis le mois d'Avril il ne fait plus de lait *(Berrien, Ku)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe,*

*Ku)*

**A-BRED** [a'breːd-t] : [***abret*** XVIe] adj. ; Tôt
**Sa'et abred deuh ar mintin** : Levé(e) tôt le matin *(Berrien, Ku)* ; **An dra-he oa a-bred deus ar mintin** : C'était tôt le matin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwelloh re a-bred evid re divêt** : L'avenir appartient à ceux qui se lèvent tôt (mot-à-mot : Mieux vaut trop tôt que trop tard) *(Plouïe, Ku)*

**(A)DARR(E)** ['darə] : [vx. br. ***atareg*** ; ***adarre*** 1499] adv. ; Encore ! / (De / À) nouveaux
**Ha set' heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien, Ku)* ; **Ha d'e zeg la me teuy adarre da weled anehoñ** : Et à ses dix ans je viendrai de nouveaux le voir *(Berrien, Ku)* ; **Ha da zeg la de evid de oa deut adarre da weled e filhor** : Et à dix ans jour pour jour il vint à nouveaux voir son filleul *(Berrien, Ku)* ; **Diw c'hoar neugn 'darre** : Ils ont encore deux sœurs *(Plouïe, Ku)*

**(A-)DRE(ÑW) / BA-DREÑW** [(b)a'drɛ̃w] [(b)a'dre] : adv. ; Derrière
**Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ, da gargañ 'nehoñ dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour la charger à l'arrière *(Skrigneg, Ku)* ; **An ti koshou ba-dreñw, ahe his-se** : La plus vieille maison derrière, là-même *(Plouïe, Ku)* ; **Ha me a-dre an nor-dal ba'h an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien, Ku)* ; **Be vê tud a vise chech-dreñw dalc'hmad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe, Ku)* (cf. **CHECH-DREÑW**)
loc. **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'hmad** : Travailler constamment très doucement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe, Ku)*

**A-DREUS** [a'drøːz-s] : adv. ; De travers / & fig. En vrac
**Oh matresse oa bet un dra a-dreus gate ur wech bennaket** : Peut-être qu'une fois quelque chose s'est mal passé entre eux *(Berrien, Ku)*

**AER** [èːr] : [vx. br. ***aer***] n. ; Air(s) (tous sens)
loc. **Fouet an aer !** : À fond la caisse *(Ar Fouillez, Ku)*

**AES** [èːz-s] : [***aes*** 1499] adj. & n.m. ; Facile (-ment)
**Douar aes da labourad** : Une terre facile à travailler *(Plouïe, Ku)*
loc. **Aes (war)** : Confortable (sur) ; **Ur sac'h na vise ket aes war da gein** : Un sac sur le dos qui t'était inconfortable *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh zo aes da brenañ** : Il est facilement (corruptible / influençable) *(Plouïe, Ku)*

**AESAMANT / AESAMED** [è'zãmə(n)d-t] : [***esamant*** XVIe] n.f. ; Aise(s)
loc. **Me zo hond d'ober ma aesamed** : Je vais aux toilettes, au petit coin *(Plouïe, Ku)*

**AGREAB(L)** [a'greəb-p] : [***agreabl*** 1530] adj. ; Agréable / Beau, bel(le)
**Ur plac'h agreab** : Une belle femme *(Plouïe, Ku)*

**(A-)GREIS-TOUD** [(a)grɛjs'tud-t] : adv. ; Au milieu de tout
**Hei oa fatiket a-greis-toud** : Elle s'était évanouie au milieu de tout *(Berrien, Ku)*

**AHANN** [(a)'hãn] : [***ahanan*** 1530] adv. ; D'ici (que)
**Ahann d'ur moman** : D'ici un moment *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat, Ku)*

**AHE / ASE** [a(:)he] [a(:)ze] : [***vase*** XVIe] adv. ; Là
**Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe zepande** : Là ça dépendait *(Plouïe, Ku)* ; **Hag ase just ba-kichenn** : Et ici juste à côté *(Ku)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket 'han'h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe, Ku) ;* **Ahe oa ganet ar vamm-gozh ?** : C'est là qu'est née la grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien, Ku)* ; **Ahe blij dehe be** : Ils aiment être là *(Plouïe, Ku)*

loc. **Ahe gi(s)-mañ** : Là-même ; **Oh matresse vé ket kalz ahe gis-mañ** : Oh il n'est peut-être pas souvent là-même *(Berrien, Ku)*
loc. **Ahe his-se** : Là comme-ça ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à côté là comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent comme ça ! *(Plouïe, Ku)*

**AKETUS** [a'ketys] : [***aquetus*** 1659] adj. ; Méticuleux (-se)
**Hezh zo un den aketus** : C'est quelqu'un de méticuleux *(Plouïe, Ku)*

**AKORD / DAKOR(D)** [a'kɔrd] [da'kɔr] : [***acord*** 1499] adj. ; D'accord
**Ya, ya, dakor !** : Oui, oui, d'accord ! *(Sant-Herbod, Ku)*

**AKORD(AÑ) / AKORD(IÑ)** [a'kɔrdə] : [***acordaff*** 1499 ; ***accordiff*** 1623] vb. ; Accorder
loc. **'N-im akord(iñ)** : Se mettre d'accord ; **'N-om akord an dow brïed neuhe** : Les époux se sont donc mis d'accord *(Sant-Herbod, Ku)*

**AKSEPT(AÑ) / AKSEPT(IÑ)** [ak'sɛptə] : [***acceptaf*** 1530 ; ***accepti*** 1710] vb. ; Accepter / Intégrer
**Houzh zo akseptet ba'r sossiete** : Elle est intégrée dans la société *(Plouïe, Ku)*

**ALC'HWE / ALC'HWO** ['alhwe] ['alho] : [***alhuez*** 1499] n.m (pl. **alc'hwïou** [al'hwiw]) ; Clef
**Ganin-me 'ma alc'hwo ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien, Ku)* ; **Hemañ na gwraet un alc'hwo** : Il avait confectionné une clef *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Chomet é an alc'hwïou war ma lerc'h** : J'ai oublié mes clefs *(Plouïe, Ku)* ; **Ha na gwraet an alc'hwo da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**ALC'HWEENN** [al'hweən] : [***alc'hoezan***, *raifort* 1872] n.f. ; Moutarde (plante) / Ravenelle *(Berrien, Plouïe, Ku)*

**ALE** [ale] : interj. ; Allez !
**Ale klak !** : Allez clac ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ale ! D'ar gwele ! 'N-ur haloup !** : Allez ! Au lit ! Et au galop ! *(Plouïe, Ku)*

**ALEMAÑ** [a'lemə] : adv. ; D'ici
**Evid mond d'ar skoul alemañ renken mond ga'r winojenn** : Pour aller à l'école d'ici je devais suivre le sentier *(Plouïe, Ku)* ; **Ma'hat alemañ na 'h ênt ket kalz tud bew fenos** : Ce soir, d'ici il n'y aura sûrement pas beaucoup de survivants *(Plouïe, Ku)*

**ALÊNE** [a'lɛːnə] : adv. ; De là (distance, lieu déjà mentionné)
loc. **Dac'h alêne** : De là *(Plouïe, Ku)*

**ALESSE** [a'lesə] : [***alesse*** 1530] adv. ; De là(-bas)
**Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe, Ku)*

**ALÏES** [a'lijəs] : [***alies*** 1499] adv. ; Souvent
**An dra-se vïe laret alïessoc'h** : On disait plus souvent ça *(Plouïe, Ku)* ; **Med alïes vïemp mevelien gante** : Mais nous étions souvent leurs commis (de ferme) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re vise é voueta ar mekanik vise laret dehe alïes : Mond ingal, prim ; pass mond feuls ba'r labour** : On disait à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée : De ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe, Ku)* ; **Ga hezh vé debet patates bi'n patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe, Ku)* ; **Da gentañ-toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe, Ku)*

**ALL** [al] : [***all*** 1557] adj. indéf. & n. ; Autre(s) / & Dernière (semaine)
**Ar re-all** : Les autres *(Ku)* ; **Lennet meus tammou traou-all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An heñi-all oa o chom ba Sant-Waseg en-dro da Gastell-Ruffel** : L'autre habitait à Saint-Goazec autour de Castel-Ruffel *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An dra-he zo ur gont-all** : Ça c'est une autre histoire (fig.) *(Plouïe, Ku)* ; **An tri-all** : Les trois autres

*(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien, Ku)* ; **Ar su'n-mañ hag ar su'n-all** : Cette semaine et la semaine dernière *(An Uhelgoat, Ku)*

**ALLASS** ['alas] : [***allass*** 1499] interj. ; Hélas
**Med allass ...** : Mais hélas... *(Ar Fouillez, Ku)*

**ALUMETES** [aly'mɛtɛs] : [***allumettés, alumetés*** 1633] coll. (sing. **-enn** [alymɛ'tɛːzən] / sing. pl. **-ennou** [alymɛtɛ'zɛnu]) ; Allumettes
**Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumettes *(Ar Fouillez, Ku)*

**ALVAON** [al'vãwn] : [***alvaon*** 1902] adj. & n.m. (pl. **-ed** [al'vãwnəd-t]) : Ahuri
**Chom a ra ahe digor e hinou 'vel an alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe, Ku)*

**AMA(Ñ)** ['ãmə] ['ãma] : [vx. br. ***amma*** ; ***aman*** 1499] adv. ; Ici
**Amañ 'ma** : Il est ici *(Ku)* ; **Amañ 'mêr c'hoa'i** : C'est ici que ça se passe *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ oa ur gomz evid lared** : On avait ici un mot pour dire *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ vé kleet sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Lec'h 'momp-nin amañ** : Là où nous sommes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Amañ gi-mañ / Amañ hi-mañ** : Ici-même ; **Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dre amañ** : Par ici ; **Ar pezh vise laret deus serten feurmou dre-amañ** : Ce que l'on disait de certaines fermes par ici *(Plouïe, Ku)*

**AMANN** [a'mãn] [ã'mãn] : [***amanen*** 1464] n.m. ; Beurre
**Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vïe gwerzhet amann** : Par endroit on vendait du beurre *(Plouïe, Ku)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe, Ku)*

**AMBISSÏON** [ãmbi'sijən] : [***ambition*** 1576] n.f. (pl. **-ou** [ãmbi'sjõːnu] ; Ambition
**Be zo tud ha neugn ket tamm ambissïon e-bed** : Il y a des gens qui n'ont aucune ambition *(Plouïe, Ku)*

**AMBISSÏUS** [ãmbi'sijys] : [***ambitius*** 1576] adj. ; Ambitieux (-se)
**Un den ambissïus vïe hezh** : C'était une personne ambitieuse *(Plouïe, Ku)*

**AMBULAÑS** [ãmby'lãs] : n.f. ; Ambulance
**Konduiñ a ra papred an ambulañs ?** : Conduit-il toujours l'ambulance ? *(Plouïe, Ku)*

**AMESEG** [ameːzəg-k] : [***amneseug*** 1464] n.m. (pl. **ameseien** [ame'zejən]) ; Voisin / Ami / **AMESEGES** [ameze:gəs] : n.f. (pl. **ameseged** [ameze'geːzəd-t]) ; Voisine / Amie
**Ma ameseg, hezh zo ganet ahe** : Mon voisin, il est né là *(Berrien, Ku)* ; **Ameseien mad eint** : Ce sont de bons amis *(Plouïe, Ku)*

**AMÏAB(L)** [a'mijəb-p] : [***amiabl*** 1464] adj. ; Affectueux (-se) / Amical(e)
**Ur plac'h amïab** : Une femme affectueuse *(Plouïe, Ku)*

**AMOUROUSTED** [amu'rustəd-t] : [***amourousdet*** 1709] n.f. ; Relations amoureuses
loc. **Ober an amourousted** : Avoir des relations amoureuses ; **Plij a ra dehi ober an amourousted** : Elle aime avoir des relations amoureuses *(Plouïe, Ku)*

**AMP(L)** [ãmp] : [***ampl*** 1623] adj. ; Doué(e) / Courageux (-se) / Ample
**Hezh zo un dén amp** : C'est une personne douée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be amp(l) war e voued** : Être gourmand / Avoir un bon coup de fourchette ; **Hezh zo un den amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe, Ku)*

**AMPREVAN** [ãm'preːvən] : [***ampreffan*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ãmpre'vãːnəd-t]) ; Vaurien / Canaille
**Ma-kas amprevan, papred oc'h ober droug !** : Espèce de vaurien, toujours à faire des

bêtises ! *(Plouïe, Ku)*

**AMZER** ['ãmzər] : [***amser*** 1499] n. (pl. **-iou** [ãm'zerju]) ; Temps
**Tomm (hardi-piti) an amzer !** : Le temps est (super) chaud ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ha deut ga un amzer mod so** : Et venu par un temps pareil *(Skrigneg, Ku)* ; **Hemañ né ket amzer da sell ba pe-sort tu 'ma an a'el** : (fig.) Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir (mot-à-mot : Il n'a pas le temps de regarder de quel côté est le vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Yin-malerus oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg, Ku)* ; **Divalo an amzer** : Le temps est moche *(Skrigneg, Ku)* ; **Hudur an amzer !** : Le temps est dégueulasse ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel)** : Le temps est (à la pluie / au vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Pouer é an amzer** : Le temps est lourd *(Berrien, Ku)* ; **Amzer rust** : Temps rude *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise digoueet amzer vall** : Quand le mauvais temps s'installait *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm 'vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe, Ku)* ; **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Charrad 'nehe barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais, Ku)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen, Ku)* ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien, le temps est sombre en Décembre *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Amzer da + ub.** : Avoir tout son temps / Prendre son temps ; **An heñi a vise douss ha trankil, ha amzer dehoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un den pouer » deus outoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe, Ku)* ; **Amzer din !** : J'ai le temps *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be ba('n) e amzer vad** : Être en pleine possession de ses moyens : **Un den yac'h, un den ba e amzer vad ma keres** : Une personne en bonne santé, une personne en pleine possession de ses moyens *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gad amzer + adj.** : Par temps + adj. ; **Gad amzer yin** : Par temps froid *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ken a'h a an amzer hebiou** : Au fil du temps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa sav ar moged pig vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vé gwelet gwareg-ar-glô etre unneg eur ha kreiste a vé braw an amzer goude-se** : Quand on voit l'arc-en-ciel entre onze heures et midi le temps est beau après ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*
loc. **Passeet e amzer** : Hors-jeu (fig.) / Has-been ; **Hezh zo un den dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe, Ku)*
loc. **Setu <u>ema</u> braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (<u>passager</u>) **/ Braw <u>é</u> an amzer** : Le temps est beau (<u>constant</u>) *(Plouïe, Ku)*

**ANAR-ZALL / ANER-ZALL** [anar'zal] [anɛr'zal] : n.f. (pl. **anarzalled** [anar'zaːləd-t]) ; Orvet *(Kastell-Ne', Pleyben, Ku)*

**ANAV(EZ)OUD / ANEO / ANVEO** [ã'nowt] [ã'new] [ã(n)'vew] : [***aznauout*** 1499] vb. ; Connaître
**Me meus aneet tud barzh Skrigneg** : J'ai connu des gens qui habitaient Scrignac *(Plouïe, Ku)* ; **Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuh outoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Anve a reen feurmou mad** : Je connaissais de bonnes fermes *(Plouïe, Ku)* ; **Aneo mad a ran 'nehoñ** : Je le connais bien *(Plouïe, Ku)* ; **Me n'anean ket 'nehoñ gwal vad** : Je ne le connais pas bien *(Berrien, Ku)* ; **Goulskoude anee 'nehi a-walc'h** : Il la connaissait pourtant assez *(Berrien, Ku)* ; **En kêr vé ket kaoseet deus toud an dud ar mo-se pa n'anaveer ket 'nehe !** : En ville on ne s'adresse pas ainsi aux gens que l'on ne connaît pas ! *(Ar C'hloastr-St., Ku)* ; **Te anvez (hezh / hemañ) ? - Rañw ket** : Tu le connais ? - Non *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Den e-bed n'anee anehoñ** : Personne ne le connaissait *(An Uhelgoat, Ku)*

**ANDOUILH** [ãnduj] : [***anduill*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ãn'dujən]) ; Andouille / vulg. & hum. Bite
**Houzh a blij an andouilhenn dehi** : Elle aime la bite *(Plouïe, Ku)*

**ANEVAL** [ã'ne:vəl] : [***aneual*** 1499] n.m. (& n.f.) (pl. **-ed** [ãne'va:ləd-t]) : Animal
**Heñw a'h ê d'an eil aneval d'heben** : Il allait d'un animal à l'autre *(An Uhelgoat, Ku)*

**ANGLES** [anglez-s] : n.m. (pl. **anglichen** [an'gliʃɛn]) ; Anglais / **ANGLESENN** [an'gle:zɛn] : n.f. (pl. **-ed** [angle'zɛnəd-t]) ; Anglaise
**Houzh zo un anglesenn** : C'est une anglaise *(Berrien, Ku)* ; **Anglichen zo barzh** : Des anglais y habitent *(Berrien, Ku)* ; **Be zo anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'anglais ici au centre-ville *(Berrien, Ku)*

**ANKOU** ['ãŋku] : [vx. br. ***ancou*** ; ***ancou*** 1499] n.m. ; Ankou (figure légendaire de la mort)
**Me é an Ankou** : Je suis l'Ankou *(Berrien, Ku)* ; **Kleet na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie ululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen, Ku)*

**ANKOUEO** [ãŋ'kwɛw] : [***ancouffhat*** 1499] vb. Oublier
**Ankoueet meus** : J'ai oublié *(Plouïe, Ku)*
**Ankoueo + *vb.*** : Oublier de faire quelque chose ; **Ankoueet meus lak ar laezh war an tan** : J'ai oublié de mettre le lait sur le feu *(Plouïe, Ku)*

**ANKOUE(Ü)S** [ãŋ'kwɛ:s] : [***ancoëus*** 1732] adj. qual. ; Oublieux (-se) / Qui oublie tout
**Ankoue(ü)s oun** : J'oublie tout *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h ankoue(ü)s** : Une femme qui oublie tout *(Plouïe, Ku)*

**ANO / HANO** ['(h)ã:no] : [vx. br. ***anu*** ; ***anff*** 1418] n.m. (pl. **-iou** ['(h)ã'no:ju]) ; Nom
**Pe-sort ano é da vamm-gozh ?** : Comment s'appelle ta grand-mère ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ha da vamm-gozh, petar é he hano ?** : Comment s'appelle ta grand-mère ? *(Plouïe, Ku)* ; **Kabiten oa hano ar person** : Le nom du recteur était Kabiten *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ahe zo kalz hanoiou** : Il y a là beaucoup de noms *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo un hano med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom mais ça ne me revient pas pour l'instant *(Plouïe, Ku)* ; **N'ounn ket pe-hano oa** : Je ne sais quel nom il avait *(Plouïe, Ku)* ; **Ha ga'n anoiou zo barzh an istor ha-toud** : Et y compris les noms cités dans l'histoire *(Sant-Herbod, Ku) ;* **Cheñchet é an ano dehoñ** : Son nom est différent *(Berrien, Ku)* ; **Pegur oamp memes hano gati** : Puisque on portait le même nom qu'elle *(Plouïe, Ku)*

**ANOUDEGEZH** [ãnu'dɛ:gəz-s] : [m. br. ***aznaoudeguez***] n.f. ; Connaissance(s) / Compétence(s)
**Un den ha neus kalz anoudegezh** : Une personne très compétente *(Plouïe, Ku)*

**ANT** [ãn-t] : [vx. br. ***nant*** *vallée* ; ***ant*** 1499] n.m. (pl. **añchou** ['ã(j)ʃu]) ; Sillon
**Lein an ant** : Le sommet du sillon *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Arabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe, Ku)*

**ANTIRIN** [ãn'ti:rin] : [***anterin*** 1530] n.m. & adj. ; Personne courageuse (intègre) (cf. **BLOC'H, KOURAJUS**)
**Me oar lar heñw n'é ket gwal antirin** : Je sais qu'il n'est pas très courageux *(Skrigneg, Ku)*

**ANVIÑ / HANVIÑ** ['hãnvi] : [***hanüein*** 1723] vb. ; Nommer
**Hanvet 'nehe din** : Nommez-les moi ? *(An Uhelgoat, Ku)*

**(A-)PEU-PRÈ** [apə'prè] : [***apeupre*** 1976] adv. ; À peu près
**Ba blassou all e vije a-peu-prè ar gont med nebeud kwa** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu quoi *(Plouïe, Ku)* ; **'Benn neuhe oa unneg eur peu-prè** : Pour alors il était à peu près onze heures *(Sant-Herbod, Ku)*

**APLIKAN(T)** [a'plikən] : [***aplikant*** 1992, n. famille ***Aplicant*** 1588] n.m. (pl. **-ed** [apli'kã:nəd-t]) ; Malin / Futé / Filou
**Oh ! Hemañ zo un aplikan !** : Oh ! c'est un filou ! *(Plouïe, Ku)*

**APROUIÑ** [a'pru:-i] : [***approff*** XVIe] vb. ; Approuver

**ARABAD** [(a)'ra:bad-t] : [vx. br. ***arap*** ; ***arabat*** XVIe] adj. ; Il ne faut pas / Il est interdit de
**Arabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte

sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe, Ku)* ; **Arabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez, Ku)*

**(A-)RAOG** [(a)'ro:g-k] : adj. & prép. ; Avant / Jusqu'à présent / Précédemment
**Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien, Ku)* ; **Lod a-wechou teue a-raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe, Ku)* ; **A-raog kreiste** : Ce matin / Avant midi *(Plouïe, Ku)* ; **Da gentañ neuhe raog 'h aen d'ar park** : Au départ donc avant que j'aille au champ *(Plouïe, Ku)* ; **Raog oa sakrist e-bed** : Avant il n'y avait aucun sacristain *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **An nos a-raog** : La veille au soir ; **Kleet na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie ululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Kass udb. a-raog** : Avancer qqchose ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Mond a-raog** : Aller devant ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devant *(Plouïe, Ku)*

**ARAD** [a:rəd-t] : [***arat*** XVIe] vb. ; Charruer (cf. **Troiñ douar**)

**AR(AR) / ALAR** [a:r] ['a:rər] ['a:lar] : [***arazr*** 1464 ; ***arar*** 1659] n.m. ; Charrue
**Lazh an (alar / ar)** : Le montant de la charrue *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Doworn an alar** : Les mancherons de la charrue *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Brec'h an ar** : Le mancheron de la charrue *(Kastell-Ne', Ku)* ; **Kass an arar** : Conduire la charrue *(Kastell-Ne', Ku)*

**ARCHER** ['arʃɛr] : [***archer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [ar'ʃɛrjən]) ; Gendarme (cf. **JAÑDARM**)
**Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Archerien gad o sabrenn** : Des gendarmes munis de leur sabre *(Ar Fouillez, Ku)*

**ARC'HANT / ERC'HENT** ['arhən] ['ɛrhən] : [vx. br. ***argant*** ; ***archant*** 1530] coll. (à mentionner comme un coll., donc un <u>pl.</u>) : (de l') Argent
**<u>Erc'hant</u> ar loned, ar <u>re-se</u> neu'n <u>vïent</u> ket fouetet gwal alïes** : L'argent des bêtes, bien souvent on ne le gaspillait pas *(Plouïe, Ku)* ; **Ro din un nebeud arc'hant** : Donne-moi un peu d'argent *(Plouïe, Ku)* ; **Me ray arc'hant doc'h** : Je vous donnerai de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me meus owr hag arc'hant forz pegemed** : J'ai de l'or et de l'argent en très grande quantité *(Berrien, Ku)* ; **Ga'n arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien, Ku)* ; **Deus petra vise gwraet an erc'hent gwechall ?** : Avec quoi se faisait-on de l'argent autrefois ? *(Plouïe, Ku)* ; **An erc'hent vïe ba'r re-he** : C'est avec elles qu'on se faisait de l'argent *(Plouïe, Ku)* ; **Red é (stokañ / stropañ) pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe, Ku)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha gwel refeh benn 'ho (a-)walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez qu'il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Peus kime taol deg mil lur din 'vel ar person hag é mad !** : Tu n'as qu'à me filer dix mille francs comme le recteur et c'est bon ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me meus ket arc'hant 'ha'on** : Je n'ai pas d'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud 'vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout *(Ku)*

**ARC'HOAZH / WARC'HOAZH** [(v)ar'hwa:z] : [***oarhoaz*** 1519] adv. ; Demain
**Heñ n'ho ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera sûrement pas à la maison avant demain *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me 'h a d'ober bara fresk 'vid arc'hoazh** : Je vais faire du pain frais pour demain *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **A-benn (ar)c'hoazh** : (d'ici) Demain ; **Benn arc'hoazh eh in otro person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **'Benn arc'hoazh 'ma an oferenn-bred** : Demain c'est la grand messe *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah fidamdoue 'benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Sant-Herbod, Ku)* ; **'Benn arc'hoazh é daw sevel 'e 'vi' mond d'ar foar** : Il faut aussi se lever demain pour aller à la foire *(Plouïe, Ku)*

**ARET(AÑ) / ARET(IÑ)** [a'rɛtə] : [***arretaff*** 1499 ; ***arretiff*** 1633] vb. ; Arrêter
**Aret ar labour** : Arrêter le travail *(Plouïe, Ku)*

**ASEO / ASEAL** [a'zew] [a'zeə] : [***asezaff*** 1499] vb. ; S'asseoir
**Asev 'ta (te)** : Assis-toi donc *(Plouïe, Ku)* ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe, Ku)*

**ASKELL** ['askəl] : [***asquell*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [as'kɛlu]) : Aile
loc. **Digor e askellou** : Bourré (titubant) ; **Sell anehoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe, Ku)*

**ASKLEDENN** [as'kleːdən] : [***ascloedenn*** *coupeau* 1499] n.f. ; Gringalet
**Hezh zo un askledenn** : C'est un gringalet *(Plouïe, Ku)*

**ASSAM(BL)ES** [(a)'sãməs] : [***ansambles*** 1576] adj. ; Ensemble
**Assambles ga ub** : En compagnie de qqn ; **Assames gati** : En sa compagnie *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Hañw neuhe 'h a en-dro assames gad himañ** : Il repart donc en sa compagnie *(Berrien, Ku)* ; **Med ar re-he vise é labourad assames ganomp memestra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **A vise un nebeud kêriou ha vise tud vise assames é labourad** : Il y avait quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Koloreg** : Il vie avec une fille de Colorec *(Plouïe, Ku)*

**ASTENN** ['astɛn] : [***astenn*** 1499] vb. ; Allonger / Étendre / Étirer / Tendre
loc. **Astenn e hinou** : Se mêler de tout ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he ginou** : Elle est venue pour se mêler de tout (faire sa commère) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Astenn e vri** : Faire son curieux ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he vri** : Elle est venue là faire sa curieuse *(Plouïe, Ku)*

**(A)TAW** [(a)'taw] ['(a)to] : [***ato*** 1710 ; ***ataü*** 1723] adv. ; Toujours / Quoi qu'il en soit (cf. **PAPRED**)
**O heñi vise ar gwellañ 'taw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh oa ur feurm ha' zo chomet ataw 'vel a oa** : C'était une ferme qui est toujours restée telle qu'elle était *(Plouïe, Ku)* ; **Med dre amañ vé ket gwraet kin 'taw** : Mais quoi qu'il en soit par ici on ne le fait plus *(Plouïe, Ku)*

**ATO** ['atɔ] : [***addozw*** 1992] n.m. ; Œuf couvi / Nichet

**AVAL / AWAL** ['awəl] : [vx. br. ***abal*** ; ***aual*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [a'vaːlu]) ; Pomme
**Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe, Ku)* ; **Avalou douss-treñk** : Pomme aigres-douces *(Plouïe, Ku)* ; **Avalou douss** : Pommes douces *(Plouïe, Ku)* ; **Maskou avalou** : Le marc de pommes *(Pleyben, Ku)* ; **Maskachou avalou** : Les résidus de marc de pommes *(Pleyben, Ku)*
loc. **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger *(Plouïe, Ku)*

**(A)VAL-DOUAR** [val'duwər] : coll. ; Pommes de terre / Patates
**Kignañ val-douar d'ober lein** : Éplucher les patates pour faire le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**AVAL-NEDELEG / AWAL-NEDELEG** ['awəl ne'deːləg-k] : n.m. ; Orange (fruit)
**Gwechall vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale 'med da ouel-Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe, Ku)*

**(A)VAT / 'HAT** [vat] [hat] : [***a mat*** 1557] adv. ; Pourtant / Alors (pour insister)
**Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Yao 'vat !** : Si alors ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah fei (ya) hat paotr-powr !** : Ma foi (oui) alors ma pauvre *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ene oa bet ur friko, n'é ket 'vel dre amañ, sur 'hat !** : Là il y avait eu un banquet, ce n'est pas comme par ici, ça c'est sûr ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**A(V)EL** [aː(v)ɛl] [ajl] : [vx. br. ***auel***] n. ; Vent
**Frêo a ra an a'el** : Le vent souffle fort *(Plouïe, Ku)* ; **Hijal a refe ga'n a'el** : Il s'envolerait avec le vent (tellement il est maigre) *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ né ket amzer da sell ba pe-sort tu 'ma an a'el** : (fig.) Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir (mot-à-mot : Il n'a pas le temps de regarder de quel côté est le vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel)** : Le temps est (à la pluie / au vent) *(Plouïe, Ku)* ; **An a'el vise é c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* (cf. **KASEG-VEURZH**) ; **(Re) yin é an a'el** : Le vent est (trop) froid (Plouïe, Ku) ; **An dra-se zo ba'n a'el** : Ça vient d'être pris par le vent *(Skrigneg, Ku)*
loc. **An a'el treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ba'n a'el** [môn ba'naj(l)] : Foncer ; **Hezh 'h a ba'n a'el** : Il fonce *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ga'n a(v)el** : Être emporté(e) par le vent ; **Ha tokow ar baotred 'h ae ga'n avel** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent *(Kergrist-Moelou, Ku)*
loc. **Reiñ tal d'an a'el** : Faire front au vent *(Kergrist-Moelou, Ku)*

**AVERENN / OFERENN** : n.f. (pl. **-ou**) ; Messe (cf. **OFERENN**)

**AW** [aw] : [***azff*** XVIIe] adj. ; Mûr(e)
**Kraoñ yell, pé é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noix brunes, lorsque les noix sont brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe, Ku)* ; **Pé é aw é prest da goueo** : Lorsque c'est à maturité c'est prêt à tomber *(Plouïe, Ku)*

**A-WALC'H** [(a)'wah] : adj. ; Assez / Pratiquement
**Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe, Ku)* ; **Gwel a-walc'h a ret** : Vous voyez bien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha gwel refeh benn 'ho 'walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez qu'il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Kompliket 'walc'h é** : C'est assez compliqué *(Skrigneg, Ku)* ; **Koulskoude oa-hei munud a-walc'h** : Elle était pourtant assez menue *(Berrien, Ku)* ; **Gwir a-walc'h é** : C'est vrai (je suis obligé de l'admettre) *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be a-walc'h evid** : Être capable / Pouvoir ; **N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dija a-walc'h / Deja a-walc'h** : Pour ainsi dire ; **Ha vijes ba'n teñval dija a-walc'h a-benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe, Ku)* ; **Ken kreñw eveld'hañw deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Houzes a-walc'h / Ouzoc'h a-walc'h** : Tu sais bien / Vous savez bien ; **« Labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « Labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)*
loc. **Just a-walc'h** : Justement ; **Ya, just a-walc'h** : Oui, justement / Oui, exactement *(Berrien, Plouïe, Ku)* ; **Ya just a-walc'h 'vid neuhe** : Oui justement pour lors *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sur a-walc'h** : Sûrement ; **Sur a-walc'h na bet memestra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à autant dépasser les arbres *(Sant-Herbod, Ku)*

**A-WECHOU** [(a)'veʃu] [(a)'viʃu] : adv. ; Parfois / Des fois
**A-wechou vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)* ; **Lod a-wechou teue a-raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou meus bet kleet lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe, Ku)* ; **Me mes choñj ba'n dra-he a-wechou** : Il m'arrive parfois d'y penser *(Berrien, Ku)*
loc. **A-wechou-all** : D'autres fois ; **A-wechou teue hag a-wechou-all teue ket** : Des fois ça venait et d'autres fois non *(Plouïe, Ku)*

**BABICH** [ba'biʃ] : [***babich*** 1983] adj. ; Enfantin(e) / Puéril(e)

**BABIG** ['baːbig-k] : [***babig*** 1958] n.m. ; Bébé (subs. et adj.)

**BACH** ['baʃ] : [***bach*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['baʃu]) ; Bâche
**Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe, Ku)*

**BAKE(D)** ['bakè] : n.m. (pl. **bakejou** [ba'ke:ʒu]) ; Baquet
**Ba bakejou bras-bras-bras** : Dans de gigantesques baquets *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Set' vïent lesket ba'r bakejou neuhe un nebeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Kastell-Ne, Ku)*

**BALE** ['ba:lə] : [***bale*** 1530] n.f. & n.m. ; Démarche / Marche / Pas
loc. **Ur bale hir** : Un pas long *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur vale-treus** : Une démarche les pieds de travers *(Plouïe, Ku)* (cf. **TREUSELLEG**)

**BALE(O)** ['ba:lə] [ba'lew] : [***bale*** 1530] vb. ; Marcher
**Pe oad oa ? Bihen-tre med tro-walc'h 'vid baleo** : Quel âge avait-il ? Tout petit mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe, Ku)* ; **Baleo a ouïe sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien, Ku)* ; **Oa komañset da vale** : Il avait commencé à marcher *(Berrien, Ku)*
loc. **Hag an traou da vale !** : Et c'est parti ! *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kass udb. da vale** : Chasser qqchose / Faire voler qqchose ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Lesk da vale** : Laisser courir ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit, hag ar re a blijent ket a vé lesket da vale** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent, et tu laisses courir ceux qui ne te plaisent pas *(Berrien, Ku)*
loc. **Taol udb. da vale** : Expulser qqchose / Éjecter qqchose ; **Taolañ toud ar pladad-bleud da vale** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen, Ku)*

**BANDENNAD** [bãn'dɛnəd-t] : [***bandennat*** XVII] n.f. (pl. **-ou** [bãndɛ'na:du], **bandennajou** [bãndɛ'na:ʒu]) ; Bande de
**Ba bourk Uhelgoat meump gwelet ur vandennad kampïarded** : Au bourg d'Huelgoat, nous avons vu une bande de lascars *(Plouïe, Ku)*

**BANN(AC')H / BANNE** ['bãnə] ['bã(nə)h] : [***bannhe*** 1464 ; ***bannach*** XVIIIe] n.m. (pl. **bannac'hou** [bã'naɦu] **/ banneou** [bã'ne-u]) ; Verre (de) / (un) Peu de / **BANN'IG** ['bãnig-k] (pl. **bann'igou** [bã'ni:gu]) : Petit verre (de) / (un) Petit peu de
**Ha deut da ivañ e vann'h d'ar bourk d'an trow** : Et il est descendu boire son verre au bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur banne laezh d'ober ur soubenn benn imberr** : Un peu de lait pour faire une soupe ce soir *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag a'h añw da baeo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur bann'h gwin kozh, ha hini mad, deus ar sort peus ket evet pell zo** : Un verre de vieux vin, et du bon, comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg, Ku)* ; **Matresse na ket bet evet bann'h e-bed c'hoazh ba e damm amzer** : Peut-être n'avait-il encore rien bu pendant son service *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha bep a vann'h da Yann ha daoñ !** : Et chacun son verre, à Yann et hop ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur banne kafe** : Un (verre de) café *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ur banne gwin mad oa chervichet dehañ** : On lui servit un verre de bon vin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur bann'ig hini melen** : Un petit verre de jaune (pastis) *(Ar Fouillez, Ku)*

**BARA** ['ba:r(a)] : [***bara*** 1499] n.m. ; Pain
**Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien, Ku)* ; **Bara 'ho barzh** : Il y aura du pain à l'intérieur *(Berrien, Ku)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anehoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas le pain bien gros pour l'économiser *(Plouïe, Ku)* ; **An hini a droc'h bara tew, hezh zo mad d'ond d'ober ur lestad** : Celui qui coupe de grosses tranches de pain, il est apte à devenir un beau-père *(Plouïe, Ku)* ; **Teue ket benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Bara fresk** : Pain frais ; **Me 'h a d'ober bara fresk 'vid arc'hoazh** : Je vais faire du pain frais pour demain *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe, Ku)*

**BARA-BOC'H** ['baːr(a) boh] : n.m. ; Spergule des champs

**BARBILHER** [bar'biʎər] : [***babilher*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [barbiʎɛ'rjən]) ; Bavard impénitent

**BARLENN** ['barlən] : [***barlen*** 1499] n.f. ; Giron
**Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober barlenn d'ar c'hazh** : Ne rien glander

**BARREG** ['barəg-k] : [***barrek*** 1931] adj. ; Apte / Compétant(e)
**Barreg oun war ma labour** : Je suis apte à finir mon travail *(Plouïe, Ku)*

**BARRENN** ['barɛn] : [***barrenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ba'rɛnu]) ; Barre
loc. **Barrenn-(ar)-glô** : Arc-en-ciel ; **Ur varrenn-glô** : Un arc-en-ciel *(Groñvel, Ku)*
loc. **Barrenn-lèr** : Barre en cuir ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr, ha vé stag chadennou deus ountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg, Ku)*

**BARW** ['barw] : [***barff*** 1499 ; ***baru*** 1633] n.m. ; Barbe
**Hir é e varw** : Sa barbe est longue *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet 'méd e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**BAR(Z)H / BA** ['barz] ['bah] ['ba] : adv. & prép. ; Dedans / À l'intérieur (**Ba'n** ['bãn] ['ban] **/ Ba'r** ['baʳ] (**ba + an / ba + ar**) Dans (le, la, les))
**Bara 'ho barzh** : Il y aura du pain à l'intérieur *(Berrien, Ku)* ; **Passeet ba'h an ilis** : Passé dans l'église *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag an tir-bouchon barzh houzh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)* ; **An distanker-boutailhou barzh enni** : Le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ (a) gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé stard bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe, Ku)* ; **Barzh ur feurm ha vise douar mad barzh** : Dans une ferme où il y avait une bonne terre *(Plouïe, Ku)* ; **Krog barzh !** : Sers toi ! *(Plouïe, Ku)* ; **Anglichen zo barzh** : Des anglais y habitent *(Berrien, Ku)*
loc. **Ba koste** : Du côté de ; **Amañ hi-mañ ba koste Uhelgoat** : Ici-même du côté d'Uhelgoat *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laka(d) barzh** : Incorporer ; **D'ar mare-se oa ket ar fer 'vel bremañ, neuse vise digoret ha vise laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe, Ku)*

**BASS** [bas] : n.m. (pl. **-ou** ['basu]) ; Sellette d'attelage
**Ar bass hag ar c'hulier** : La sellette d'attelage et l'avaloire *(Skrigneg, Ku)*

**BASTARD** ['bastərd-t] : [***bastart*** 1499] adj. / n.m. (pl. **-ed** [bas'tardəd-t]) : Bâtard

**BASTREÑK** [bas'trẽŋk] : n.f. ; Bastringue
loc. **Lip ar vastreñk** : Faire faillite *(Plouïe, Ku)*

**BAZH** [baːz] : [vx. br. ***bath*** ; ***baz*** 1499] n.f. (pl. **bicher** ['biʃər]) ; Bâton
loc. **Te zo ur vazh kaoc'h !** : Tu es vraiment maladroit (mot-à-mot : Tu es un bâton de merde) *(Plouïe, Ku)*

**BAZH-YO(U)D** [baz'ɟud-t] [bas'cɔːt] : n.f. ; Bâton à mélanger la bouillie / (fig.) Pénis (cf. **YO(U)D**)
**Hezh vé rôet ur vazh-youd dehoñ da lipad** : On lui donne un (bâton à mélanger la bouillie / pénis) à lécher *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **Torr ar vazh-youd** : Faire faillite ; **Torret é ar vazh-youd** : Il a fait faillite *(Plouïe, Ku)*

**BÉC'H** [beːɦ] : [***bech*** 1499] n.m. ; Affairement / Conflit / Fardeau & fig. Dette(s)
**Ha vije béc'h ataw etre re Plouïe ha neuhe re Skrigneg** : Et il y avait toujours conflit entre ceux de Plouyé et donc ceux de Scrignac *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini, ha vise béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ**

**toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe, Ku)* ; **Ur béc'h melchen** : Un fardeau de trèfle *(Berrien, Ku)* ; **Ur béc'h lann-pil** : Un fardeau d'ajonc *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Béc'h zo warnehi** : Elle y met un coup (se dépêche, énervée...) *(Plouïe, Ku)* ; **Béc'h zo warnoñ** : Il est en difficulté *(Berrien, Ku)*
loc. **Béc'h dehi !** : On y va ; **Ale béc'h dehi !** : Allez on y va ! *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Chom dindan e véc'h** : Rester endetté ; **Chom a ra dindan e véc'h** : Il reste dans la mouise *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond (mad) war-horre e véc'h** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med 'hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ka(v)oud béc'h da ub. d'ober udb.** : Avoir des difficultés à faire qqchose ; **Meus ket bet ka'et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficultés à péter ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Tap(ed) bec'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe, Ku)*

**BEG** [beg-k] : [***bec*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['begu]) ; Bec / Bout / Embouchure / Cime
**Beg ar soc'h** : Le bout du soc *(Plouïe, Ku)* ; **Beg ar vronn** : Le téton *(Plouïe, Ku)* ; **Heñw bassee e dorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Pal-beg** : Bêche *(Brennilis, Ku)*

**BEKED / BETEG** ['bekəd-t] ['betɛg-k] : [vx. br. ***bicett*** ; ***bedec*** XVIe ; ***beteg*** 1659] prép. ; Jusqu'à
**Beteg e seizh la** : Jusqu'à ses sept ans *(Berrien, Ku)* ; **Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien, Ku)* ; **Pass tre da beked Pont-Penity** : Pas tout à fait jusqu'à Pont Penity *(Plouïe, Ku)* ; **Da beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe, Ku)* ; **Da veteg ken a vi erruet d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé à ta maison *(Berrien, Ku)* ; **Goude ugent la da beked hanter-kant bla** : Après vingt ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a là une vieille maison où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe, Ku)* ; **Daw vise lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il aurait fallu mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe, Ku)*
loc. **(Tre) da beked** : Jusqu'à (un lieu) ; **Mond ga'r winojenn penn dre benn tre da beked ar bourk** : Suivre le sentier de bout en bout jusqu'au bourg *(Plouïe, Ku)*

**BÊLEG** ['bɛːləg-k] : [***baelec*** 1499] n.m. (pl. **bêleien** [bɛ'lɛjən]) ; Prêtre
**Bêleien ha seuresed** : Des prêtres et des sœurs *(Berrien, Ku)*

**BEMDE** ['bɛmde] : [m. br. ***pep dez*** ; ***pemdez*** 1499] adv. ; Chaque jour / Tous les jours / Quotidiennement
**Mew vise kajimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Setu 'h ê d'ar skol bemde pa galle, med ne 'h ê ket bemde-tre memestra pugur vise emm deus outoñ ba'r gêr** : Voilà il allait à l'école chaque jour quand il pouvait, mais il n'allait quand-même pas tout à fait tous les jours puisqu'on avait besoin de lui à la maison *(Berrien, Ku)* ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond roud bemde** : Lorsque la grand-mère avait perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe, Ku)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad 'benn fin ar bla** : Si vous laissiez le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pourrait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien, Ku)*

**BEÑ** [bɛ̃] : interj. ; Ben
**Beñ an dra-he zepand deus ar lon, penaos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à autant dépasser les arbres *(Sant-Herbod, Ku)*

**BENNAG / BENNAKET / BENNAKO / MENNAKET / MANNAKET** [be'naːg-k] [bɛ'nakəd-t] [bɛ'nako] [m(a)'nakəd-t] [m(ɛ)'nɛkəd-t] [m(ɛ)'nãkəd-t] : [vx. br. ***pennac*** ; ***bennac*** 1633] adj. ; Quelconque
**Med tro unneg eur bennaket** : Mais aux environs de onze heures *(Berrien, Ku)* ; **Kasi-toud**

**a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe, Ku)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg, Ku)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pe un dra bennaket** : À quelque chose près ; **Ha vïe lesket eizhte bennaket pe un dra bennaket** : Et on le laissait une huitaine de jours à quelque chose près *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **Ur wech bennako** : Un de ces jours ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe, Ku)*

**BENVEG** ['benvɛg-k] ['benwəg-k] : [***benhuec*** 1499] n.m. (pl. **benvijo(u)** [ben'viʒ(o/u)]) ; Outil / Instrument
**Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anehe** : Mais ils n'avaient sûrement qu'une seule catégorie d'outils *(Sant-Herbod, Ku)*

**BEP / BEB** : adj. ; Chaque (cf. **PEP / PEB...**)

**BERAÑ** ['beːra] ; [***beraff*** 1499] vb. ; Couler / Goutter

**BERN** [bɛrn] : [***bern*** 1499] n.m (pl. **-iou** ['bɛrɲu] / **-ien** ['bɛrɲən]) ; Tas / Amoncellement / & adv. Beaucoup
**Ba-kreis ar bern** : Au centre du tas *(Ku)* ; **A-wechou vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)* ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe, Ku)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)* ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allée ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe, Ku)* ; **Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe, Ku)*

**BERN** [bɛrn] : [***bern*** 1992] n.m ; Importance / Important
**N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat, Ku)*

**BERNIAÑ** ['bɛrɲə] : [***bergnaff*** 1499] vb. ; Tasser
**O verniañ koat 'ma** : Il est en train de tasser du bois *(Berrien, Ku)*

**BERR** [bɛ(ː)r] [ber] : [vx. br. ***berr***] adj. ; Court(e)
loc. **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout *(Ku)*
loc. **Berr e lost** : Pauvre ; **Hezh é berr e lost** : Il est pauvre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Berr war e labour** : Du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**BERRAAD** [bɛ'raːd-t] : [***berrhat*** 1530] vb. ; Raccourcir
**Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe, Ku)*

**BERVETENN** [bɛr'vɛtən] : [***bervadenn*** 1821] n.f. ; Personne remuante / Pile électrique (fig.)
**Hemañ zo ur vervetenn !** : C'est une pile électrique ! *(Plouïe, Ku)*

**BET** [bed-t] : p.p. ; Été, eu
**Daon koleet neus dehi, bet é bet warni** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus *(Plouïe, Ku)*

**BETEG** : prép. ; Jusqu'à (cf. **BEKED**)

**BETISS** [be'tis] : n.m. (pl. **-ou** [be'tisu]) ; Bêtise
**Oa ket kistïon dehi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Sant-Herbod, Ku)*

**BEUC'H / BUOC'H** [bœh] ['byɔh] [bjɔh] : [***buch*** 1499 ; ***byeuc'h*** XVIe ; ***beuc'h*** 1732 ; ***saout*** 1499] n.f. (pl. **saout** ['zowt] **/ buoc'hed** [by'ɔhəd-t] **/ bïou** ['biw]) ; Vache / Bovin
**Roiñ un taol-lañs da hal ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe, Ku)* ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, mes ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe, Ku)* ; **Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe, Ku)* ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe, Ku)* ; **Raog 'h aen d'ar park vise rôet boued d'ar bïou** : Avant que j'aille au champ on donnait à manger aux vaches *(Plouïe, Ku)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)* ; **Ha heus laket ar saout ba'r park-se ?** : Et tu as mis les vaches dans ce champs-là ? *(Skrigneg, Ku)* ; **Mod-all na oa ket saout ganec'h na traou ?** : Autrement vous n'aviez pas de vaches ni d'animaux ? *(Plouïe, Ku)* ; **Diw vuoc'h a vise dabitud hag ur pi-moc'h** : Il y avait habituellement deux vaches et un cochon *(Berrien, Ku)* ; **Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : la vache est saillie par le taureau *(Plouïe, Ku)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe, Ku)* ; **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien, Ku)*
loc. **Beuc'h-laezh** (pl. **bïou-laezh / saout-laezh**) : Vache laitière ; **Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas non-plus beaucoup de vaches laitières *(Skrigneg, Ku)* ; **Saout reizh** : Des vaches dociles *(Plouïe, Ku)* ; **Tik é ar veuc'h-mañ** : Cette vache est vicieuse *(Plouïe, Ku)*
loc. **Beuc'h velchen** : Qqn de stupide / Qqn de bête à manger du foin ; **Hemañ zo ur veuc'h velchen** *(Berrien, Ku)*
loc. **Krow ar saout** : Étable ; **Ba krow ar saout** : Dans l'étable *(Plouïe, Ku)*
loc. **Marc'hadour-saout** : Marchand de vaches ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat, Ku)*

**BEUF** [bøf] : [***beuf*** 1876] n.m. ; Bouvreuil / **BEUFIG** ['bœfig] : n.m. ; Bel homme
**Hemañ zo ur beufig** : C'est un bel homme *(Plouïe, Ku)*

**BEUNT** [bønt] : [***but*** 1464] n.m. ; Butée (pièce d'attelage)
**Ur beunt da gomañs** : Pour commencer une butée *(Skrigneg, Ku)*

**BEURE** ['bœːre] : [***beure*** 1499] n.m. ; Matin (cf. **MINTIN**)
**An de-mañ beure** : Ce matin *(Kallag, Ku)* ; **Ar beure** : Le matin *(Kallag, Ku)*

**BEVAÑ / BEVO** ['beːvə] : [***beuaff*** 1499] vb. ; Vivre
**N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé stard bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe, Ku)*
loc. **Bevañ assam(bl)es ga** : Vivre (en compagnie de / avec) ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Koloreg** : Il vie avec une fille de Colorec *(Plouie, Ku)*

**BEW** [bew] : [vx. br. ***biu*** ; ***beu*** 1499] adj. ; Vivant / En vie
**Ma'hat alemañ na 'h ay ket kalz tud bew fenos** : Ce soir, d'ici il n'y aura sûrement pas beaucoup de survivants *(Plouïe, Ku)*

**BEWECH** [be'veʃ] : adv. ; À chaque fois
**Ha bewech pé vise ar reve** : Et à chaque fois qu'il y avait le conseil de révision *(Plouïe, Ku)*

**BE(ZAÑ) / BI / B(O)UD** ['be(ə)] [bi] ['bu(ː)d-t] [byd-t] : [vx. br. ***bot, but*** ; ***bezaff*** 1499 ; ***bout*** 1623] vb. ; Être
**Be so 'e ha' vise laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo re-all ha' gred toud ar pezh a gleant** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe, Ku)* ; **... hag e vise kime an dra-he ganomp** : ... et on ne parlait que de ça *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Be oa laret** : On disait *(Plouïe, Ku)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'é ket Yann 'ma (é) tigoueo** : Ce n'est pas Yann qui arrive *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'omp ket deus memes familh** : Nous ne sommes pas de la même famille *(Berrien, Ku)* ; **Pa vêr heuilhet mad** : Quand on est bien suivi *(Berrien, Ku)* ;

**Ahe blij dehe be** : Ils aiment être là *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be (a-walc'h) evid** : Être capable / Pouvoir ; **N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)* ; **N'on ket a-walc'h 'vid kaoud bara** : Je ne suis plus capable d'avoir de pain *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pa n'out ket 'vid mond kin** : Quand tu ne peux plus avancer *(Skrigneg, Ku)* ; **Heñzh 'ho a-walc'h 'vid tap anehoñ** : Il sera bon pour se faire prendre *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be ba'r mare ga udb.** : Être à jour dans qqchose ; **Ba'r mare 'maoun ga ma labour** : Je suis à jour dans mon travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be barzh** : Être dans / Habiter ; **Anglichen zo barzh** : Des anglais y habitent *(Berrien, Ku)*
loc. **Be da ub.** : Appartenir à qqn ; **Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Set' 'ma toud din-me** : Donc tout m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be deus ar re + *adj.*** : Faire partie des ; **Oa ket deus ar re wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be evid** : Pouvoir ; **N'oc'h ket 'vid kousked ?** : Vous ne pouvez pas dormir ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Be ga udb.** : Parler de qqchose (souvent) ; **Ma mamm vije ga'n dra-he a-raog** : Ma mère parlait souvent de ça avant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be kont** : Être équitable ; **Mo-se 'ma ket kont** : C'est pas équitable comme ça *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be war** : Recouvrir ; **Daoust ha ma oa an erc'h war an douar** : Malgré que la neige recouvrait la terre *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Da ve / Da vi** : Arriver (nouvellement) ; **Hag a zo prest un'-all da ve** : Et il y en a un autre sur le point d'arriver (nouveaux-né) *(Plouïe, Ku)* ; **Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Setu <u>ema</u> braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (<u>passager</u>) / **Braw <u>é</u> an amzer** : Le temps est beau (<u>constant</u>) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ti zo barzh !** : Tu t'y connais ! / T'es dans le coups *(Plouïe, Ku)*

**BI(HA)N / BIHEN** ['bijən] [bijn] ['bi:n] : [vx. br. ***bican, becan*** ; ***bihan*** 1499] adj. ; Petit(e) / Démuni(e) / **UN' BIHEN** : Un nouveau-né / Un(e) enfant
**Ba'r feurmou bi'n** : Dans les petites exploitations *(Plouïe, Ku)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe, Ku)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Nin zo re vihen** : On est trop démuni *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Re vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe, Ku)* ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe, Ku)* ; **Matresse no un' bihen** : Peut-être aura-t-elle un enfant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Bihen-tre** : Tout petit ; **Med bihen-tre oaint** : Mais ils étaient tout petits *(Plouïe, Ku)* ; **Pe oad oa ? Bihen-tre med tro-walc'h 'vid baleo** : Quel âge avait-il ? Tout petit mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe, Ku)*
loc. **Bras-ha-bihan** : Petit(s) comme grand(s) / Adulte(s) et enfant(s) ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien, Ku)*
loc. **Ma faotrig bi(he)n** : Mon tout petit
loc. **Merc'h vi(he)n** : Petite fille ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un' bihen-bihen** : Un tout petit *(An Uhelgoat, Ku)*

**BIL** [bi:l] : n.m. (pl. **-ou** ['bilu]) : Bile
**Res ket (a) vilou** : Ne te fais pas de bile *(Berrien, Ku)*

**BIRVIÑ** ['birvi] : [***biruiff*** 1499] vb. ; Bouillir
loc. **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe, Ku)*

**BIS / BES** [bi:z-s] [be:z-s] : [vx br ***bes, bis***] n.m. (pl. **-ïed** [bi'zijəd-t]) ; Doigt
loc. **Moan e visïed** : Regardant (sur la nourriture) ; **Houmañ zo moan he bisïed** : Elle est regardante sur la nourriture *(Plouïe, Ku)*

**BISKOAZH** [bis'kwa:z] : [***bezcoaz*** 1576] adv. ; Jamais (dans le passé) (cf. **JAMES**)

**Meus ket bet ka'et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficultés à péter ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Biskoazh kemend-all !** : C'est pas vrai ! / Jamais vu ça ! / C'est un monde ! ... (mot-à-mot : Jamais autant) *(Ku)*

**BISTRO** ['bistro] : n.m. (pl. **-iou** [bis'troju]) ; Bistro
**Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est allé faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Sant-Herbod, Ku)*

**BITRAK / BISTRAK** [bi(s)'trak] : [***bittracq*** *cage* 1633] n.m. (pl. **-ou** [bi(s)'traku]) ; Bricole / Gadget

**BITRAKENN / BISTRAKENN** [bi(s)'trakən] : n.f. ; Bonne à rien

**BLEUD** [blø(:)d-t] : [vx. br. ***blot*** ; ***bleut*** 1499] n.m. ; Farine
**Bremañ 'maon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Meus ket bleud kin** : Je n'ai plus de farine *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ka'et meus bleud da brenañ** : J'ai trouvé de la farine à acheter *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digasset meus ur sac'had bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar person lake bleud ba'r plad** : Le recteur mit la farine dans le plat *(Poullaouen, Ku)*

**BLEUKAÑ / BLEUKAD** ['blœka] ['blœkəd-t] : [***bleukad*** 1992] vb. ; Pousser / Jouer des coudes
loc. **En-im vleukañ** : Se pousser ; **An dow vugel-se 'n-im vleuke war leurenn ar skoul** : Ces deux enfants-là se poussaient dans la cour de l'école *(Plouïe, Ku)*

**BLEUÑPENN** ['blœ̃pɛn] : n.m. ; Belle femme
**Houmañ zo ur bleuñpenn** : C'est une belle femme *(Plouïe, Ku)*

**BLEW** [blɛw] : [vx. br. ***bleu*** ; ***bleau, bleuenn*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['blɛwju]) ; Cheveu(x) / Chevelure
**Heñw tap krog ba e blew** : Il le chope par les cheveux *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et cheveux ébouriffés *(Sant-Herbod, Ku)*

**BLEWOTET** [blɛw'ɔ̀təd-t] : adj. ; Au poil rêche (et ébouriffé)
**Laurence zo hond biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe, Ku)*

**BL(O)A** [bla:] : [***bloez, bloaz*** 1499] n.m. ; An
**Beteg e seizh la** : Jusqu'à ses sept ans *(Berrien, Ku)* ; **Ha da seizh la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien, Ku)* ; **Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien, Ku)* ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha** : Tien les fougères sont drues cette année *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Goude ugent la da beked hanter-kant bla** : Après vingt-ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe, Ku)* ; **An devezh hirrañ deus ar bla** : La journée la plus longue de l'année *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus kleet hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Seizh la war'n-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe, Ku)* ; **Tri bla matresse ?** : Peut-être trois ans ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ar foar kentañ ar bla** : La première foire de l'an *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar foar diveo deus ar bla** : La dernière foire de l'année *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar bla-se** : Cette année-là *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **An de kentañ ar bla** : Le jour de l'an ; **Foar an de kentañ ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat, Ku)*

**BL(O)AVEZH** [bla:vəz-s] : [***bloazuez*** XVIIe] n.m. (pl. **blavechou** [bla'vèʃu]) ; Année
**Ur gooñvezh kaled-malerus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg, Ku)* ; **Du-mañ oa ur blavezh oa pemp eubeul bihen ar memes bla** : Il y a eu chez moi une année où il y eut cinq petits poulains la même année *(Skrigneg, Ku)* ; **Blavezh mad a souhetan dec'h, yec'hed ha prosperite, hag ar barados ba fin ho puhe** :

Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie *(Ku)*
loc. **Kalz blavechou 'zo** : Ça fait une paire d'années ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe, Ku)*

**BLOC'H** [bloh] : [***bloc'h*** 1659] adj. ; Entier(e) (cf. **ANTIRIN**)
**Ur paotr bloc'h** : Un garçon entier *(An Uhelgoat, Ku)*

**BLOK(US) / BROKUS** ['blɔ̀kys] ['blɔ̀k] ['brɔ̀kys] : [***brokuz*** 1876] adj. ; Généreux
**Dimeet é ma merc'h, ha bet dehi ur paotr blok** : Ma fille est mariée, et elle a un gars généreux *(An Uhelgoat, Ku)*

**BLOT** [bloːt] : [***blot*** 1659] adj. ; Moelleux (-se)
**Ar vatrassenn zo blot** : Le matelas est moelleux *(Plouïe, Ku)*

**BOAS / BOES** [bwaːz] [bwɛːz] : [***boas*** XVIe] adj. ; Habitué(e)

**BOCH** [bɔʃ] : n.m. (pl. **-ed** ['bɔʃəd-t]) ; Boche (uniquement utilisé pour nommer les nazis)
**Med owen mise da ve tapet ga'r boched ba'r gêr** : Mais j'avais peur d'être pris par les boches à la maison *(Plouïe, Ku)* ; **Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe, Ku)*

**BOC'H** [bɔh] : [vx. br. ***bach*** *croc, crochet*] n.m. ; Hoyau / Petite binette
**Ur boc'h** : Une petite binette *(An Uhelgoat, Ku)* ; **'H an da gemer ma boc'h da ziboullañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboullañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen, Ku)*

**BOD** [boːd-t] : [***bod-*** 1426 ; ***bot*** 1659] n.m. ; Rameau
**War ar bod** : Sur le rameau *(Plouïe, Ku)* ; **War ar bodig moan** : Sur le mince petit rameau *(Plouïe, Ku)*

**BODENN** ['boːdən] : [***boden*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bo'dɛnu]) ; Buisson / Bosquet
**Lak i roched ba ur vodenn-drein** : Mettre sa chemise dans un buisson d'épines *(Skrigneg, Ku)*

**BOKED / BOUKED** ['bɔ̀kəd-t] ['bukəd-t] : [***boucquet*** XVIe ; ***bocquet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [bo'keːdu], **bo(u)kidi** [bo'kiːdi] [bu'kiːdi]) ; Bouquet (de) / Gerbe (de) / (une) Beauté
**Houmañ zo ur boked** : C'est une beauté *(Plouïe, Ku)* ; **Dihastet é ha houmañ é boked dehi** : Elle est tombée enceinte involontairement et c'est le bouquet pour elle *(Plouïe, Ku)*

**BOLENN** ['boːlən] : [***bolenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [bo'lɛnu]) ; Bol
**Kafe du barzh ar bolennou** : Du café noir dans les bols *(Ar Fouillez, Ku)*

**BOMBOCHER** [bõm'bɔʃər] : [***bambochér*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [bõmbɔ'ʃɛrjən]) ; Fêtard (avec alcool) / Qqn aimant faire bombance
**D'ar sadorn d'an nos vé kalz bombocherien war hent an ostaliri** : Il y a beaucoup de fêtards ivres le samedi soir sur la route du bar *(Plouïe, Ku)*

**BONED** ['bõːnəd-t] : [***bon(n)et*** 1499] n.m. ; Bonnet
**Mi fanka ur boned din !** : Je veux un bonnet ! *(Kergrist-Moelou, Ku)*

**BOÑJOUR** [bõ'ʒur] : [***bon iour*** XVIe] n.m. ; Bonjour
**Ah boñjour !** : Ah bonjour ! *(Ku)* ; **Boñjour eskob** : Bonjour l'évêque *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Boñjour doc'h sakre eskob !** : Bien le bonjour à vous sacré évêque ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**BORD** [bɔrd] : [***bord*** XVIe] n.m. ; Bord
loc. **Bord ar ru** : (sur le) Bord de la rue *(Ku)*
loc. **Ba bord / War bord** : Au bord de ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Sant-Herbod, Ku)*

**BORDEAD** [bɔr'deəd-t] : [***bordead*** 1732] n.m. ; Bordée / Rafale (tire, boisson, sexe)

loc. **Ober ur bordead** : Prendre une bordée ; **Devezh eured ma breur mamp gwraet ur bordead** : La journée de noce de mon frère, on a pris une bordée... *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ ur bordead** : Tirer un coup (sexe) ; **Rôet neus ur bordead dehi** : Il l'a baisée, il a tiré un coup avec elle *(Plouïe, Ku)*
loc. **Taped ur bordead** : Prendre une rafale (alcool) ; **Tapet neus ur bordead** : Il a pris une rafale *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tennañ ur bordead** : Faire une grande soûlerie, beuverie *(Plouïe, Ku)*

**BORN** [bɔrn] : [***born*** 1499] adj. ; Borgne
loc. **Ur c'hazh born** : Un chat borgne / & Une curette *(An Uhelgoat, Ku)*

**BOTES** ['bɔtəs] : [***botes*** 1499] n.f. (pl. **bo(u)tou** ['bɔtu] ['butu] **/ boutow** ['butɔw], pl. indéf. **bouteier** [bu'tɛjər] / **boutowier** [bu'tɔwjər]) ; Chaussure / Sabot ; **UR RE VO(U)TOU / UR BO(U)TOU** : Une paire de (chaussures / sabots)
loc. **Boutou-lèr** : Chaussures en cuire ; **Ur boutou bihen oa ganen, ur boutou-lèr neve ha oaint bihen un tamm hag a ree poan da'm zreid** : J'avais de petites chaussures, une nouvelle paire de chaussures en cuir et elles étaient un peu petites et me faisaient mal au pieds *(Berrien, Ku)* ; **Pegen meier (mewr) é deut abowe neus laket e votou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses chaussures (en cuire) *(Plouïe, Ku)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horre** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant-neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Boutou goloet** : Sabots en bois recouverts de cuir sur le dessus du pied *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Boutou-koat** : Sabots de bois *(Ku)*
loc. **Mond ba e voutou** : Ne plus oser se montrer (mot-à-mot : Partir dans ses chaussures) ; **Aet é ba e voutou** : Il n'ose plus se montrer *(Plouïe, Ku)*
loc. **Rond é e voutou** : Il a des chaussures à bascule (il est ivre) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Taol e voutou** : Se déchausser / Ôter ses chaussures ; **N'oc'h ket 'vid taol ho poutou kar ar vein zo karnet** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures car les pierres sont racornies *(Berrien, Ku)*

**BOUCH** [buʃ] : [***boug*** 1499 ; ***bouch*** XVIe] n.f. (pl. **-ed** ['buʃəd-t] ; Chèvre sans corne
**Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve la-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien, Ku)*

**BOUCHON** ['buʃôn] : [***bouchoun*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [bu'ʃõnju]) ; Bouchon
**Hag ar bouchon en-dro war ar voutailh** : Et le bouchon de retour sur la bouteille *(Skrigneg, Ku)*

**BOUCHONIÑ** [bu'ʃõnə] : vb. ; Bouchonner
loc. **Bouchonañ mat** : Bien bouchonner ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd !** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement ! *(Skrigneg, Ku)*

**BOUD** : vb. ; Être (cf. **BE(ZAÑ) / BI'**)

**BOUED** ['bwed-t] : [vx. br. ***boit*** ; ***boet*** 1499] n.m. ; (de la) Nourriture
**Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe, Ku)* ; **Plapañ boued** : Manger bruyamment *(Plouïe, Ku)*
*loc.* **Be amp(l) war e voued** : Être gourmand / Avoir un bon coup de fourchette ; **Hezh zo un den amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe, Ku)*
loc. **Klask boued** : Quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Roiñ boued** : Nourrir / Donner la nourriture ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe, Ku)*

**BOUETA** ['bwetə] : [***boeta*** 1499] vb. ; Alimenter
**Ar re vise é voueta ar mekanik vise laret dehe alïes : Mond ingal, prim ; pass mond feuls ba'r labour** : On disait à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée : De ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe, Ku)*

**BOUIENN** ['bujən] : [***bouillen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bu'jɛnu] ; Terre gorgée d'eau / Fondrière / Vasière

**Ar vouienn vras** : La grande vasière *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**BOULETENN** [bu'lɛtən] : [***boulet*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [bulɛ'tɛnu]) ; Tir d'un boulet de canon
**An taol-mañ 'h ay toud an traou 'n ur vouletenn ga'n a'el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat, Ku)*

**BOUL(L)** [bu(:)l] : [***boul*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['bu(:)lu]) ; Boule
loc. **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe, Ku)*

**BOULOÑJER / BOULAÑJER** [bu'lõʒər] [bu'lãʒər] : [***boulounger*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [bulõ'ʒɛrjən] [bulã'ʒɛrjən]) ; Boulanger
**Laret oa din oa bouloñjer ba'r C'hloastr-Pleiben** : On m'avait dit qu'il était boulanger au Cloître-Pleyben *(Sant-Herbod, Ku)*

**BOURDAÑ** ['burdə] : [***bourdal*** 1499] vb. ; Embourber
**Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé il fallait batailler *(Skrigneg, Ku)*

**BOURELL** ['bu:rəl] : [***bourell*** 1732] n.f. ; Rembourrure
loc. **Kein é ar vourell** : La rembourrure est distendue / Il s'est fait péter la panse *(Skrigneg, Ku)*

**BOURK** ['burk] : [***bourg*** XVIIIe] n.m. (pl. **-ou** ['burku]) / **BOURC'H** ['burh] : n.f. (pl. **-ou** ['burhu]) ; Bourg
**Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est parti faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ba bourk Uhelgoat** : Dans le bourg d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)* ; **Un devezh 'n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha deut da ivañ e vann'h d'ar bourk d'an traoñ** : Et il est descendu boire son verre au bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **Gwechall d'hond d'ar vourc'h** : Autrefois pour aller au bourg *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mond da bourc'h Plone** : Aller au bourg de Plonevez *(Sant-Herbod, Ku)*

**BOUT** [but] : [***boud*** 1733] adj. ; Muet(e) / Bourré(e)
**Hezh zo bout** : Il est plein comme une barrique, il ne peut plus avancer *(Plouïe, Ku)*

**BOUTAILH** ['butaj] : [***boutaill*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [bu'taju]) ; Bouteille (le contenant, sans le contenu)
**Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd !** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Poultret ar voutailh** : La bouteille recouverte de poussière *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag ar bouchon en-dro war ar voutailh** : Et le bouchon de retour sur la bouteille *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Boutailh goûg voan** : Bouteille au mince goulot ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg voan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Distanker-boutailhou** : Tire-bouchon / Ouvre bouteilles ; **An distanker-boutailhou barzh enni** : Le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)*

**BOUTEG / BOUNTEG** ['bu(n)təg-k] : [***boutec*** 1499] n.m. ; Panier

**BOUTIK** [bu'tik] : [***bouticl*** 1623] n.m. & n.f (pl. **-ou** [bu'tiku] [bu'ticu]) ; Affaire / Boutique / Bordel
loc. **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deb ar voutik** : Faire faillite / Bouffer la baraque *(Plouïe, Ku)*

**BOUTON-KOF** [butõn'ko:v-f] : n.m. ; Nombril

**BRAGOU** [bra:gu] : [***bragou*** 1659] n.m. (pl. **brageier** [bra'gɛjər]) ; Pantalon
**Troñsañ gar e vragou** : Retrousser le bas de son pantalon *(Ku)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holieriou, an dorn dihou foñs o bragou, ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback

de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Bragou houll-kac'h** : Pantalon très large (avec des trous) *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **Gwraet e vragou dehoñ raog e rèr** : (fig.) Veut aller trop vite / Adhère trop vite au progrès / Né avec une cuiller d'argent dans la bouche (mot-à-mot : Fait son pantalon à lui avant son cul) ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud, ha 'h ê un tammig buanoc'h 'vid ar re-all war progrè, oh ya med vise laret : « Hezh zo braw a-walc'h dehoñ, hezh oa gwraet e vragou dehoñ raog e rèr ! Aet ar mod-se... »** : Des gens qui reprenaient la ferme de leurs parents, et qui adhéraient un peu plus rapidement que les autres au progrès, oh oui mais on disait : « Il a la belle vie, on lui a fait son pantalon avant son cul ! » Parti comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh oa gwraet e vragou dehoñ a-raog e rèr** : Il est né avec une cuiller d'argent dans la bouche *(Plouïe, Ku)* ; **Setou oa gwraet e vragou d'an eskob** : Il avait donc été fait son pantalon à l'évêque *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Me zo deut da zigass doc'h ur sakre bragou** : Je suis venu vous apporter un sacré pantalon *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**BRAMM** ['brãm] : [***bram*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['brãmu]) ; Pet
**Un devezh 'n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen, Ku)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Leskel ur pezh bramm** : Lâcher un gros pet ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)*

**BRAMMAD** ['brãməd-t] : [***bramet*** 1499] vb. ; Péter
**C'hwi a vramm kreñw !** : Vous pétez fort ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Meus ket bet ka'et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficulté à péter ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ha grass dehe da 'n-om sammañ ken a teuint d'ar gêr 'n-ur vrammad** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse si bien qu'il vinrent à la maison en pétant *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Hemañ a faot dehoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe, Ku)*

**BRAMMER** ['brãmər] : [***brammer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [brã'mɛrjən]) ; Péteux
**Hezh zo ur brammer** : Il se la pète / Il se la joue *(Plouïe, Ku)*

**BRAN** [brãːn] : [vx. br. ***bran***] n.f. ; Corbeau / Corneille
**Ur vran vras, ar vrassañ vran** : Un grand corbeau, le plus grand corbeau *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chantent)

**BRANELL** ['brãːnɛl] : [***branell*** 1499] n.f. ; Taquet
**War beg ar vranell** : Sur le bout du taquet *(Plouïe, Ku)*

**BRANK** [brãŋk] : [***brancq*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['brãŋku]) ; Branche
**Ur brank bras** : Une grosse branche *(An Uhelgoat, Ku)*

**BRAS** [braːz-s] : [***bras*** 1499] adj. ; Grand(e) / **BRASS** ['bras] : adj. ; Énorme
**Bras é, kontan on** : Il est grand, je suis satisfait *(Berrien, Ku)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg, Ku)* ; **Da dap an hent bras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lec'h oa ar brassañ feurmou** : Là où il y avait les plus grandes fermes *(Plouïe, Ku)* ; **Ba bakejou bras-bras-bras** : Dans de gigantesques baquets *(Kastell-Ne, Ku)* ; **N'é ket ablam m'é bras, nann** : Ce n'est parce qu'il est grand, non *(Plouïe, Ku)* ; **Ur park bras-bras-bras** : Un très très grand champ *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar vrassañ gwênn** : Le plus grand arbre *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Bras-ha-bihan** : Petit(s) comme grand(s) / Adulte(s) et enfant(s) ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien, Ku)*
loc. **Glô-brass** : Grosse pluie *(Ku)*
loc. **Hemañ a faot dehoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-bras** : Grosse tête / **Ar pennou-bras** : Les dirigeants
loc. **Ur mell den bras** : Un géant / Un colosse ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell den bras** :

D'après la légende c'était un géant *(Sant-Herbod, Ku)*

**BRAW** [braw] : [***brau*** 1557] adj. ; Beau / Belle
**Un devezh braw an de war-lerc'h** : Une belle journée le lendemain *(Plouïe, Ku)* ; **Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe, Ku)* ; **Hag ma kaet 'nehi braw** : Et je l'avais trouvée belle *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Amañ oa un 'h ober se 'e hag a ree ar re vrawañ** : Ici il y en avait un qui faisait ça et qui faisait les plus beaux *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Braw-hardi** : Magnifique ; **Ur wreg braw-hardi** : Une épouse magnifique *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ha te vé braw dit...** : Et toi tu as la belle vie... *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaosèl braw** : Parler correctement ; **Kaosèl braw da hezh !** : Parle-lui correctement ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **N'é ket braw ober udb.** : Il ne fait pas bon faire qqchose ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anehe** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien, Ku)* ; **N'é ket braw ober an dra-he !** : Ce n'est pas beau de faire ça ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Setu <u>ema</u> braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (<u>passager</u>) / **Braw <u>é</u> an amzer** : Le temps est beau (<u>constant</u>) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troc'hañ braw** : Bien couper *(Ku)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg, Ku)*

**BRÉC'H** [breh] : [***brech*** 1499] (pl. **-iou** ['brehju] / **breiou, brïou** ['breju] ['briju]) ; Bras / Brancards (attelage) / Mancheron
**Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar bréc'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg, Ku)* ; **Brec'h an ar** : Le mancheron de la charrue *(Kastell-Ne', Ku)*

**BRÈC'H** [brɛh] : [***brech*** XVIe] n.f. ; Variole
**Ar pimoc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien, Ku)*

**BRÊDIÑ** [brɛ̀ːdi] : [***broedi*** 1927] vb. ; Tricoter
**Houmañ blij dehi brêdiñ** : Elle aime tricoter *(Plouïe, Ku)*

**BRELL** [brɛl] : [***brell*** 1732] adj. ; Écervelé(e) / Brouillon
loc. **Penn-brell** : Personne fofolle, écervelée

**BREMAÑ** ['brɛmə] : [***breman*** 1499] adv. ; Maintenant / Dorénavant / À présent / Actuellement / À l'heure actuelle / De nos jours
**Bremañ a rafeh dehoñ da zibiñ hag a wiskefeh anehoñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger et vous le vêtirez *(Berrien, Ku)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had-all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien, Ku)* ; **Deg kwech nebeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a maintenant dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **Mis-meurzh 'maomp bremañ** : Nous sommes actuellement au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* ; **'Vel a vé gwraet bremañ papred** : Comme on fait toujours à l'heure actuelle *(Skrigneg, Ku)* ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo un hano med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom mais ça ne me revient pas pour l'instant *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus kleet hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Sant-Herbod, Ku)*

**BRESEL** ['breːzɛl] : [vx. br. ***bresel***] n.m. & n.f. (pl. **-iou** [bre'zɛlju] ; Guerre / Bataille
**Deut war-lerc'h ar bresel en-dro** : De retour après la guerre *(Plouïe, Ku)* ; **Goude ar bresel neu'n** : Donc après la guerre *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Pad ar bresel** : Pendant la guerre *(Plouïe, Ku)* ; **Echu ar bresel bremañ** : La guerre est maintenant terminée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Bresel kentañ** : Première guerre (mondiale) ; **Houmañ zo ur gont kozh pegur eh oa pad ar bresel kentañ** : C'est une vieille histoire puisque ça se passait pendant la première guerre *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar bresel kentañ, ar p'arzeg/trivec'h** : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg, Ku)* ; **Raog ar bresel p'arzeg** : Avant la guerre de quatorze

*(Poullaouen, Ku)*

**BRESKENN / BRESKINN** ['breskən] ['breskin] : [***bresquign*** 1659 ; ***bresquen*** 1732] n.m. (n. vb.) ; État d'affolement, d'excitation
**Mond en breskinn** : S'affoler (vaches, troupeau...) *(Ku)*

**BRETON** ['brɛtən] : adj. ; Breton(ne)
**Me zo deuh ar rass breton memestra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien, Ku)*

**BRETON** ['brɛtən] : n.m. (pl. **-ed** [brɛ'tõ:nəd-t]) ; Breton / **BRETONES** [brɛ'tõ:nəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [brɛtõ'ne:zəd-t])) ; Bretonne
**N'omp ket deus memes familh, med memes rass, ur breton memestra** : Nous ne sommes pas de la même famille, mais de même origine, un breton quand-même *(Berrien, Ku)*

**BREUGEUSSAÑ** [brø'gøsə] : [***breugueusat*** 1732] vb. ; Roter
**Dihan da vreugeussañ !** : Arrête de roter ! *(Berrien, Ku)*

**BREUR** [brø:r] : [vx. br. ***brodr*** ; ***breuzr*** 1499] n.m. (pl **-ed** ['brø:rəd-t] **/ breudeur** ['brø:dər]) ; Frère
**Me meus un hanter-breur** : J'ai un demi-frère *(Plouïe, Ku)* ; **Na dow vreur-all** : Il avait deux autre frères *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Devezh eured ma breur** : La journée de noce de mon frère *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket da vreur Christian ?** : Ce n'est pas ton frère Christian ? *(Berrien, Ku)* ; **Ba pelec'h out bet, ma breur ?** : Où es-tu allé, mon frère ? *(An Uhelgoat, Ku)*

**BREZHONEG** [bre'zõ:nəg-k] : [***brezonec*** 1623] n.m. ; Langue bretonne
**N'é ket brezhoneg gwir** : Ce n'est pas du vrai breton *(Berrien, Ku)* ; **Nin oa e brezhoneg ene** : Nous parlions breton là-bas *(Kastell-Ne, Ku)*

**BRID** [bri:d-t] : [***brit*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [bri:du]) ; Bride
**Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vïe laket dindan ar brid** : Le licol, ou un licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar brid vïe laket ba o ginou** : On mettait la bride dans leur gueule *(Skrigneg, Ku)*

**BRIKOL** [brikol] : [***brikol(ou)*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [bri'kolu]) ; Bricole du harnais
**Lod-all lake ur brikol dehe lec'h lakomp un dorchenn** : Certains autres mettaient une bricole là ou nous mettons un coussin *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr, ha vé stag chadennou deus ountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg, Ku)*

**BRILABRAILH(ET)** [brilə'braʎ(əd-t)] : [***brinbal*** 1659] adj. ; En vrac / En désordre (et fig.)
**E stal zo brilabrailh** : Son magasin est en désordre *(Plouïe, Ku)* ; **Un den brilabrailhet** : Un homme désordonné dans sa tête, ses mœurs *(An Uhelgoat)*

**BRO** [bro:] : [***bro*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['bro:ju]) ; Pays / & Coin (zone)
**Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe, Ku)*

**BRONN** [brõn] : [***bronn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['brõnu]) ; Sein / Mamelle
**Beg ar vronn** : Le téton *(Plouïe, Ku)*

**BRUCHED** ['bryʃəd-t] : [***bruchet*** 1633] n.f. ; Poitrine (femme / homme / animaux)
**Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec sa poitrine *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Godell-bruched** : Poche de poitrine ; **Ba e hodell, ba e hodell-bruched** : Dans sa poche, dans sa poche de poitrine *(An Uhelgoat, Ku)*

**BRUD** [bry:d-t] : [***bruit*** 1576 ; ***brut*** 1623] n.f. ; Réputation / Rumeur / Splendeur (fig.)
**'Ma ket kin ba'r mare dehañ da ve ba'n e vrud** : Il ne vit plus à l'époque de sa splendeur *(Plouïe, Ku)* ; **Ba e vrud vad** : À son apogée / Dans la fleur de l'âge *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo ba he brud** : Elle est épanouie (le bel âge) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar plac'h-se neus ur vrud vad** : Cette femme-là a une bonne réputation *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ar vrud vad a jom ba toull an nor / Ar vrud fall a'h a dreist ar mor** : La bonne

réputation reste au pas de la porte / La mauvaise réputation va au dessus de la mer *(Plouïe, Ku)*

**BRUG** [bry:g-k] ['bryk] : [gaul. ***uroica*** ; ***brucq*** 1633] n.m. ; Bruyère
**'H an da gemer ma boc'h da ziboullañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboullañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupte muni d'un hoyau *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Douar brug** : Terre en friche *(Ar Fouillez, Ku)*

**BRUMENN** ['brymən] : [***brumen*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [bry'mɛnu]) ; Brume
**Pe-sort brumenn a zeb an harno ? Ar vorenn-hlas** : Quelle brume dissipe l'orage ? La brume de chaleur *(Plouïe, Ku)*

**BUAN** ['by:ən] : [vx. br. (pl.) ***buenion*** ; ***buan*** 1499] adj. & adv. ; Rapide(ment) / Prompt(ement)
**An heñi a vise douss ha trankil, ha amzer dehoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un den pouer » deus outoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement *(Plouïe, Ku)*

**BUFED** ['byfəd-t] : [***buffet*** 1632] n.m. (pl. **bufejou** [by'feʒu]) ; Buffet
**War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba he vlass dindan ar bufed** : À sa place sous le buffet *(Skrigneg, Ku)*

**BUGEL / BUGUL** ['by:gəl] ['by:gyl] : [***bugel*** 1499 ; ***bugul*** 1744] n.m. (pl. **bug(w)ale** [by'g(w)ale] / **big(w)ale** [bi'g(w)ale]) ; Enfant
**Ur familh ga tri bugel zo ur familh vras** : Une famille de trois enfants est une grande famille *(Brasparzh, Ku)* ; **Ar bugel-mañ zo tâmalet da Jean** : La naissance de cet enfant impute à Jean *(Plouïe, Ku)* ; **An dow vugel-se 'n-im vleuke war leurenn ar skoul** : Ces deux enfants-là se poussaient dans la cour de l'école *(Plouïe, Ku)* ; **Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe, Ku)* ; **Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe, Ku)* ; **P'arzeg a vugale** : Quatorze enfants *(Berrien, Ku)* ; **Ober ur bugul dehi** : Lui faire un enfant *(Plouïe, Ku)* ; **Sec'het da'm bugel e vri** : J'ai séché le nez de mon enfant *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Pessar mod vo sa'et ar vugwale ?** : Comment va-t-on élever les enfants ? *(Sant-Herbod, Ku) ;* **Ma né bugale ur wech bannaket a zisko brezhoneg dehe** : S'il a des enfants un jour il leur apprendra le breton *(Berrien, Ku)* ; **Ped bugel oaint ?** : Combien d'enfants étaient-ils ? *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus deg (a) vugwale vihen** : J'ai dix petits enfants *(Plouïe, Ku)* ; **Ha goude-se bigwale vihen zo : dowzeg** : Et après ça des petits enfants il y en a douze *(Plouïe, Ku)* ; **Chomet é-hi heb bugale** : Elle est restée sans enfant *(Plouïe, Ku)* ; **Kasi-toud ar vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus bugwale da vagañ** : J'ai des enfants à nourrir *(Sant-Herbod, Ku)*

**BUOC'H** : n.f. (pl. **saout / buoc'hed / bïou**) ; Vache / Bovin (cf. **BEUC'H**)

**BURETENN** [by'retən] : [***buredenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [byre'tɛnu]) : Mignonnette

**BURO** ['byro] : [***buréau*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [by'roju]) ; Bureau
**Hag ar regl zo ba ma buro** : Et la règle se trouve dans mon bureau *(Poullaouen, Ku)*

**BUTUN** ['bytyn] : [***butun*** 1659] n.m. ; Tabac
**Ma ket kartenn-butun e-bed** : Je n'avais pas de coupon-tabac *(Plouïe, Ku)* ; **Peus ket (a) vutun ?** : Tu n'as pas de tabac *(Ku)* ; **Kê da-vid butun !** : Vas chercher du tabac *(Pluskelleg, Ku)* ; **Me rey butun dit** : Je te donnerai du tabac *(Ploneve-ar-Faou, Ku)*
loc. **Butun-fri** : Tabac à priser ; **Hag an hini gozh ba lost an ti ur mell butun en he vri** : Et la vieille dans le bout de la maison qui prisait une grande quantité de tabac *(An Uhelgoat, Ku)*

**BUZHUG** ['by:zyg-k] : [***buzuguenn*** 1499 ; ***buzug*** 1659] coll. (sing. **-enn** [by'zy:gən]) ; Lombrics / Vers de terre

loc. **Troc'her-buzhug** : hum. Agriculteur (mot-à-mot Coupeur de lombrics), (cf. **Torrer pennou tousseged**) *(Plouïe, Ku)*

**CH** : souvent prononcé **J** en début de mot (**chadenn > jadenn** ; **chilgamm > jilgamm) ,** un **S** peut aussi être remplacé par un **CH** (**servich > chervich**) ou un **J** (**servich > jervich**). Les **Z** et **ZH** (et parfois **S**) finaux se transforment souvent en **CH** ou **J** selon l'endroit (**gis > gijou** ; **blavezh > blavechou** ; **gwazhiñ > gwachiñ** etc...). **SKL** peut devenir **CHL** parfois (**sklej > chlej**). Le **CH** peut se transformer en **J** selon ce qui précède le mot (**chom amañ / da jom amañ** ; **chilowerien hond da jilow** etc...). Et aussi dans les composés **joñjal / soñjal / choñjal** qui peuvent devenir de façon plus ou moins aléatoire : **dijoñjal / disoñjal / dichoñjal**

**CHACHOUER** [ʃa'ʃuwər] : [***chasseür*** 1709 ; ***chaçzeour*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [ʃaʃu'ɛ:rjən]) : Chasseur
**Me meus dow chachouer a teu 'benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur déjeuner *(Plouïe, Ku)*

**CHADENN / JADENN** ['ʃa:dən] : [***chaden*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ʃa'dɛnu]) ; Chaîne
**Ur brikol zo ur varrenn-lèr, ha vé stag chadennou deus ountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg, Ku)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anehe** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg, Ku)*

**CHAKA(D)** ['ʃakəd-t] ['ʃaka] : [***iaocgat*** 1633 ; ***chokad*** 1659] vb. ; Mâcher

**CHAL(IÑ) / JAL(IÑ)** ['ʃa:lə] [ʒa:lə] : [***chaliñ*** 1992] vb. ; Lamenter
loc. **'N-om jal** : Se plaindre / Se lamenter ; **Hag un de'ezh oa Yann krog 'n-im jal** : Et un jour Yann commença à se lamenter *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Toud an dud oueo hag me'h a d'en-om jal d'an eskob** : Tout le monde saura et je vais me plaindre à l'évêque *(Sant-Herbod, Ku)*

**CHAÑS** [ʃãs] : [***chancc*** 1499] n.f. ; Chance
**Tud ha vise laret nïe chañs** : Des gens dont on disait qu'ils avaient de la chance *(Plouïe, Ku)* ; **Tud ha nise chañs** : Des gens qui avaient de la chance *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chañs an ti / Chañs ar feurm** : Chance de la maison / Chance de la ferme

**CHAÑSUS** ['ʃãsys] : [***chançus*** 1519] adj. ; Chanceux (-se)
loc. **Un ti chañsus / Ur feurm chañsus** : Une maison (une ferme) où les gens restent travailler ; **N'é ket un ti chañsus** : Dans cette maison les gens passent mais ne restent pas *(Plouïe, Ku)*

**CHANTIER** ['ʃãntjəʳ] : [***chanter*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [ʃãn'tjeru] ; Chantier
**War ar chantier ahe n'eus fin e-bed** : Ce chantier est interminable *(Plouïe, Ku)*

**CHARREAD / CHARRAD** [ʃa'reə] ['ʃarəd-t] : [***charreat*** 1499] vb. ; Charrier / Charroyer
**Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn, Ku)* ; **Charrad 'nehe barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais, Ku)*

**CHARREADEG** [ʃare'a:dəg-k] : [***charreadeg*** 1931] n.f. ; Grand charroi (de)
**Hemañ neus ur charreadeg-teil d'ober** : Il a un grand charroi de fumier à faire *(An Uhelgoat, Ku)*

**CHECH** [ʃɛʃ] : [***sach*** 1732] n.m ; Tir (vers soi)
loc. **Ur chech-troad** : Un croche patte *(Ar Fouillez, Ku)*

**CHECH(AÑ)** ['ʃɛʃə] : [***sacha*** 1659] vb. ; Tirer / Attirer
**Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec sa poitrine *(Skrigneg, Ku)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anehe** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'hmad** : Travailler constamment très doucement

*(Plouïe, Ku)*
loc. **Chech ganez !** : Sers toi ! (à table) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chech war e gorf** : Tirer sur la guigne *(Ku)* ; **Ene vê chechet war da gorf** : Là ça te tirait sur la guigne *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chechañ war un tu** : Tirer dans une direction ; **Chech war an tu klei** : Tirer à gauche *(Skrigneg, Ku)* ; **Chech war an tu dihou** : Tirer sur la droite *(Skrigneg, Ku)*
loc. **'N-im chechañ** : Se retirer ; **N'eus nitra d'ober nemed en-om chechañ** : Il n'y a rien d'autre à faire que de se retirer *(Ar Fouillez, Ku)*

**CHECH-DREÑW** ['ʃɛ̃ʃ'drẽw] : adj. ; Feignant(e) / Paresseux (-se) / À la traîne
**Be vê tud ha' vise chech-dreñw dalc'hmad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe, Ku)*

**CHEÑCH / CHAÑJ / JEÑCH** [ʃɛ̃jʃ] [ʃãʒ] : [***chang*** 1499 ; ***chench*** 1732] vb. ; Changer / **CHEÑCHET** ['ʃɛ̃jʃəd-t] p.p. (après le verbe **be**) : Changé(e) / Différent(e)
**Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Cheñchet zo kalz diboe** : C'est très différent depuis *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe, Ku)* ; **Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais il faut donc que je change de métier *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar powr-kozh pé cheñche i roched** : Le mendiant lorsqu'il changeait de chemise *(Skrigneg, Ku)* ; **Cheñchet é an ano dehoñ** : Son nom est différent *(Berrien, Ku)* ; **An traou zo cheñchet toud** : Tout est différent *(Plouïe, Ku)*
loc. **Cheñch penn d'an ti** : Chercher qqchose et mettre la maison sans dessus-dessous pour la trouver *(Plouïe, Ku)*

**CHEÑCHAMANT** [ʃɛ̃j'ʃãməd-t] : [***sengeamant*** 1689 ; ***ceñchamand*** 1732] n.m. (pl. **cheñchamañchou** [ʃɛ̃jʃa'mãʃu]) ; Changement / Modification
**N'eus ket bet cheñchamant e-bed dibwea** : Il n'y a eu aucun changement depuis *(Skrigneg, Ku)*

**CHERR** [ʃɛr] : interj. ; Tout en
**Cherr skrivañ** : Tout en écrivant *(Berrien, Ku)* ; **Cherr labourad ra an nen traou all** : Tout en travaillant on fait autre chose *(Berrien, Ku)*

**CHERR / CHARR / SARR** [ʃɛːr] [ʃaːr] [zaːr] : [***seraff*** 1499 ; ***serry*** 1632] vb. ; Fermer / & Ramasser
**Cherret oa toud** : Tout était fermé *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-se vé tud charret** : Ce sont des gens fermés *(Plouïe, Ku)*
loc. **Cherr an nor war ub.** : Fermer la porte derrière qqn ; **Sarr an nor warnehoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Cherr-nos** : Tombée de la nuit ; **Cherret é an noñs** : La nuit est tombée *(Plouïe, Ku)*

**CHET(AÑ)** ['ʃetə] : [***chetañ*** 1992] vb. ; Jeter
**Benn nïe echou ga'n orz chete anehi** : Quand il avait terminé d'utiliser la masse il la jetait *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)*

**CHIKAN(AL) / CHIKANAD** [ʃi'kãnəl] [ʃi'kãnəd-t] : [***sicana, chicaneiñ*** 1732 ; ***chicannale*** 1744] vb. ; (se) Chicaner / (se) Quereller / Chercher les ennuis
**Tri ôtrou oa (o) chikanad** : Trois messieurs cherchaient les ennuis *(Ar Fouillez, Ku)*

**CHILBOUD** ['ʃilbud-t] : [***chiboud*** *piquette, boisson de marc* 1904] n.m. ; Faillite
**Ober chilboud** : Faire faillite *(Plouïe, Ku)*

**CHILGAMM / JILGAMM** ['ʃilgãm] ['ʒilgãm] : [***gil-gam*** 1633] adj. ; Qui boite d'un côté
**Un den, kamm deus un tu, vé laret « chilgamm » deus outoñ** : On dit d'une personne qui boite d'un côté qu'elle est « chilgamm » *(Plouïe, Ku)*

**CHILOW / JILOU** [ʃilɔw] [ʒilɔw] ['ʒilu] : [***sezlou*** 1499] vb. ; Écouter

**A-wechou vên chilow ar radio** : J'écoute parfois la radio *(Berrien, Ku)* ; **Ma mamm gomze kalz deus an dra-he med veen ket chilow 'nehi** : Ma mère parlait beaucoup de ça mais (souvent) je ne l'écoutais pas *(Plouïe, Ku)*

**CHILOWER / JILOWER** [ʃi'lɔwər] [ʒi'lɔwər] : [***sezlaouër*** 1632] n.m. (pl. **-ien** [ʃilɔw'ɛrjən]) ; Personne indiscrète
**Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-prenestr un' mennañket, pe toull an nor un' bennañket : Hezh zo un taper lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg, Ku)*

**CHILPAD** ['ʃilpəd-t] : [***chipad*** 1992] vb. ; Chiper / Chaparder
**Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe, Ku)*

**CHIMINAL / JIMINAL** [ʃi'miːnəl] [ʒi'miːnəl] : [***chiminal*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [ʃimi'nalju]) ; Cheminée
**Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe, Ku)*

**CHISTR / JISTR** ['ʃist] ['ʒist] : [***sistr*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Cidre
**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Ar jistr zo mad med ar gwin é an tad** : Le cidre est bon mais le vin est le meilleur *(Ku)*

**CHÔ / JÔ** [ʃo] [ʒo] : [***jau*** 1723] n.m. ; Cheval / Monture (cf. **MARC'H, KASEG**)
**Ar chô-mañ zo tein** : Ce cheval est teigneux *(Skrigneg, Ku)* ; **Tik é ar chô** : Le cheval est vicieux *(Skrigneg, Ku)* ; **Pa chome ar chô sac'het ga i gargad traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsque la monture frappe avec ses pieds *(Skrigneg, Ku)* ; **Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé il fallait batailler *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ, da gargañ 'nehoñ dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec sa poitrine *(Skrigneg, Ku)*

**CHOKA(D)** ['ʃɔ̃kəd-t] ['ʃɔ̃ka] : [***chocat*** 1716] vb. ; Froisser / Donner du mou

**CHOLORI / JOLORI** ['ʃɔloːri] ['ʒɔloːri] : [***jolori*** 1530] n.m. ; Chahut / Vacarme
**'N-om gavet en ti oa un drous, ur cholori !** : Arrivé dans la maison il y avait un boucan, un vacarme *(Ar Fouillez, Ku)*

**CHOM / JOM** [ʃɔm] [ʒɔm] : [***chom*** 1499] vb. ; Rester / Habiter
**Mond da Garais da jom** : Aller habiter à Carhaix *(Plouïe, Ku)* ; **Lec'h ma koue e chom** : Où il tombe il reste *(Skrigneg, Ku)* ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe, Ku)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe, Ku)* ; **Chom a ra ahe digor e hinou evel an alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe, Ku)* ; **Oh pass, ar re-se jom 'vel vênt** : Oh pas du tout, ils restent comme ils sont d'habitude *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oan o chom ba ene** : Quand j'y habitais *(Sant-Herbod)* ; **Chom ba e reñk** : Rester à sa place, avec ceux de son rang *(Plouïe, Ku)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe, Ku)* ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Sant-Herbod)* ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med 'hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe, Ku)* ; **N'on ket gouest da jom ar mo-se** : Je ne peux pas rester comme ça *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenos** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien, Ku)* ; **Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom deus udb.** : Rester accroché(e) à qqchose ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe

ne reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Chomet é an alc'hwïou war ma lerc'h** : J'ai oublié mes clefs *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom klañw** : Tomber malade *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom e saw** : Rester debout ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom imobil di-rag** : Rester scotché(e) devant ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom par war** : Rester scotché(e) sur : **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chom war e deil** : Rester tard au lit / Faire la grasse mat' ; **Chomet é war e deil** : Il est resté au lit *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lak udb da jom** : Faire tenir quelque chose ; **Ken lardet vise benn vise bet voien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)*

**CHOUCHED / CHOUCH(AÑ)** ['ʃuʃə(d-t)] : [***soucha*** 1659] vb. ; Cacher
**Chouchet é** : Il est caché *(Brasparzh, Ku)*

**CHOUK** [ʃuk] : [***chouc*** 1499] n.m. ; Haut du dos / Nuque
loc. **Lak udb. deuh e chouk** : Mettre qqchose sur ses épaules (dans un balluchon) ; **Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien, Ku)*
loc. **Sevel e chouk** : Relever la tête / Sortir des dettes / Redresser la barre ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tap(ed) béc'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe, Ku)*

**CHOUKENN** ['ʃukən] : [***choukenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [ʃu'kɛnu] ; Panoufle / Garniture de coup-de-pied, de sabot *(Berrien, Ku)* & Poignée de foin malléable entortillée mis en forme de coussin entre le dessus du pied et le sabot *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**CHOUNA(V)ED** [ʃu'naj] : coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ennou**) ; Choux-navets

**CHUCHÜENN** [ʃy'ʃyːən] : [***chuchuen*** 1821] n.f ; Traînard(e) / Lambin(e) (cf. **SKLÊVARD, RUS-RER...**)
**Ma-kas chuchüenn !** : Espèce de lambin ! *(Skrigneg, Ku)*

**CHUPENN / JUPENN** ['ʃypən] ['ʒypən] : [***iupen*** 1659 ; ***chupen*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [ʃy'pɛnu]) ; Veste
**O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes, Ku)*

**CHUPITES** [ʃy'pitəs] : n.m. ; Hydromel *(Berrien, Ku)*

**C'HOAR** [hwaːr] : [vx. br. ***guoer*** ; ***hoar*** 1499] n.f. (pl. **-ised** [hwa'riːzəd-t] / **-esed** [hwa'reːzəd-t]) ; Sœur
**O mamm (d'ar reñ-he) oa c'hoarised da ma zad** : Leur mère étaient des sœurs à mon père *(Plouïe, Ku)* ; **Diw c'hoar neugn 'darre** : Ils ont encore deux sœurs *(Plouïe, Ku)*

**C'HOANT** [hwãn-t] : [vx. br. ***huuant, uuant*** ; ***hoant*** 1499] n. ; Envie
loc. **Kaoud c'hoant** : Avoir envie, vouloir ; **C'hoant na da houll ganec'h a-raog** : Il voulait vous demander avant *(Plouïe, Ku)* ; **Te peus c'hoant da ve professeur brezhoneg ?** : Tu veux être professeur de breton ? *(Berrien, Ku)* ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg, Ku)* ; **Peus ket c'hoant d'ond da wel 'ha'on 'benn 'berr ?** : Tu n'as pas envie de venir me voir ce soir ? *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Toud noaint c'hoant d'hond da Vontroulez da Foar an Nec'h** : Ils avaient tous envie d'aller à Morlaix la Foire Haute *(Plouïe, Ku)*

**C'HOANTADENN** [hwãn'taːdən] : [***c'hoantaden*** XIXe] n.f. (pl. **-ou** [hwãnta'dɛnu]) ; Envie (de) / Tache d'envie
**Sell 'ta, henn' neus ur c'hoantadenn** : Regarde ça, il a une tache d'envie / & Regarde ça il

a une envie de (vin... suivant la couleur de la tache d'envie) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar vamm na bet ur c'hoantadenn** : La mère a eu une envie de vin (quand elle était enceinte, ce qui fait que l'enfant avait une tache d'envie) *(Plouïe, Ku)*

**C'HOA(R)I** ['hwaj] ['hwa:ri] : [vx. br. ***guari, huari*** ; ***hoari*** 1499] vb. ; Jouer
loc. **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Amañ 'mêr c'hoa'i** : C'est ici que ça se passe *(Plouïe, Ku)*
loc. **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe, Ku)*
loc. **C'hoa(r)i gitar** : Jouer de la guitare ; **Disk a res c'hoa'i gitar dehe** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe, Ku)*
loc. **C'hoa(r)i kanetenn** : Jouer aux billes ; **C'hoa'i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **C'hoa(r)i kartou** : Jouer aux cartes ; **Pé visemp c'hoa'i kartou** : Lorsque nous jouions aux cartes *(Plouïe, Ku)*
loc. **C'hoari koukoug** : Jouer au docteur ; **Aet é da c'hoa'i koukoug** : Il est allé jouer au docteur *(Plouïe, Ku)*
loc. **C'hoa(r)i merk-ha-tregont** : Jouer au merk-ha-tregont (jeu de cartes trad.) ; **Alïes vïemp o c'hoari merk-ha-tregont** : Nous jouions souvent au merk-ha-tregont *(Plouïe, Ku)*

**C'HOARZHIN / C'HOERZHIN** ['hwarzin] ['hwɛrzin] : [***huerzin*** 1499] vb. ; Rire / Rigoler
**C'hoerzhin a reen** : Je rigolais *(Ar Fouillez, Ku)*

**C'HOAZH** [hwa(:)z-s] : [***hoaz*** 1499] adv. ; Encore
**Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien, Ku)* ; **Laret vïe c'hoazh** : On disait encore *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo c'hoazh traou-all ?** : Encore autre chose ? *(Plouïe, Ku)* ; **Pegeid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe, Ku)* ; **Med ar c'hloier oa da zigoueo c'hoazh** : Mais le sonneur de cloche devait encore arriver *(Sant-Herbod, Ku)*

**C'HWEC'H** [xwɛh] : [vx. br. ***hue*** ; ***huech*** 1499] nombre ; Six
**Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortait à six heures du matin *(Plouïe, Ku)* ; **E-pad c'hwec'h eur** : Pendant six heures *(Ar Fouillez, Ku)*

**C'HWENN** [xwen] : [vx. br. ***vuenn*** ; ***hoannenn*** 1464 ; ***chuen*** 1633] coll. (sing. **-enn** ['xwenən]) ; Puce(s)
**Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg, Ku)* ; **Mond a ree ar c'hwenn kuit** : Les puces s'en allaient *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Klask-e-c'hwenn** : Mendiant *(Skrigneg, Ku)*

**C'HWEO** ['xwɛw] : [***huezaff*** 1499] vb. ; Dilater / Gonfler / Souffler / Allumer (feu)
**An a'el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* ; **C'hweo an tan dehoñ ba'n i rewr, mo-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg, Ku)* ; **Bremañ 'h an da c'hweo an tan ba'r forn** : Je vais maintenant allumer le feu dans le four *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Penn-c'hweet** : Qqn qui a la grosse tête / Qqn qui a le melon ; **Ar re-he oa tud c'hwïet 'e** : C'étaient aussi des gens qui avaient le melon *(Plouïe, Ku)*

**C'HWI** [xwi] : [vx. br. ***hui***] dét. ; Vous (peu employé dans certaines zones, là où le vouvoiement n'est pas la règle)
**Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Sant-Herbod, Ku)*

**C'HWIL** [xwi:l] : [***huyl*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [xwi:ləd-t]) ; Insecte / Fripon (fig)
**C'hwiled a vé ka'et ba'n douar** : On trouve des insectes dans la terre *(Plouïe, Ku)*

**C'HWIL-DERW** [xwil'dɛrw] : n.m. (pl. **c'hwiled-derw** [xwilə'tɛrw]) ; Hanneton

**C'HWIL-DU** [xwil'dy] : n.m. (pl. **c'hwiled-du** [xwilə'ty]) ; Cafard
**Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des

cafards ? On en trouve assez là qui grouillent comme ça ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Noazh evel ur c'hwil-du** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu comme un cafard) *(Plouïe, Ku)*

**C'HWISIGENN / C'HWISIGELL** [hwi'ziːgən] [hwi'ziːɟəl] : [vx. br. ***huisic*** *ampoule, cloque* ; ***huysiguenn*** 1499] n.f. ; Vessie / & fig. Crâneur

**DA** [da] [də] [di] [de] : [vx br ***do*** ; ***da*** 1029] prép. ; À (lieu et datif) / Vers
**Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Da berag** : Pourquoi / Pour quelle raison ; **N'ounn ket da berag na penaos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe, Ku)*

**DABITUD** [dabityd] : [***abitud*** 1992] adv. ; Habituellement / D'habitude
**Diw vuoc'h a vise dabitud hag ur pimoc'h** : Il y avait habituellement deux vaches et un cochon *(Berrien, Ku)*

**DA-HOUDE** [də'huːdə] : adv. ; Puis / Ensuite / Par la suite
**An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Puis après ça dépendait des gens *(Plouïe, Ku)* ; **Be oa ur rumm-all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe oa difer's da-houde** : Puis, là il y avait une différence *(Plouïe, Ku)* ; **Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)* ; **Da-houde pé oan bet deut da ve koshoc'h un tamm** : Par la suite lorsque j'étais devenu un peu plus vieux *(Plouïe, Ku)*

**DAC'H** [dax] : prép. ; De / Du / Selon / À / Contre (cf. **DEUS, DEUH** etc...)

**DALC'H(EN) / DELC'H(EN) / DERC'HEL** ['dalhən] ['dɛlhən] ['dɛrhəl] : [***derchel*** 1464 ; ***derc'hel, dalc'heiñ*** 1732] vb. ; Tenir / Garder / Avoir à la main
**Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un nebeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe, Ku)* ; **N'oaint ket 'vid delc'hen anehe war o venn** : Ils n'arrivaient pas à les garder sur la tête *(Kergrist-Moelou, Ku)* ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe, Ku)* ; **Set' dalc'he an traou papred ha papred** : Voici que ça continuait encore et encore *(Plouïe, Ku)* ; **Da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ** : Pour tenir la charrette et l'attacher *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe ne reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Dalc'h a ra da + vb** : Ça n'arrête pas de ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ, ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Delc'hen e gont d'ub.** : Servir qqn selon ses besoins (à lui) ; **Gall a ray derc'hen e gont dehi pad pell** : Il pourra la servir selon ses besoins pendant longtemps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dalc'h gweñwn war e labour** : Travailler de façon efficace ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dalc'hen soñj deus** : Se rappeler de / Garder en tête ; **Set' ablame-se debowe meus dalc'het soñj deus outi** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Sant-Herbod, Ku)*

**DALC'HMAD / DELC'HMAD** [dalh'maːd-t] [dɛlh'maːd-t] : [***dalhmat*** 1904] adv. ; Constamment / Continuellement / Habituellement / Sans cesse
**Hemañ vé é chlejañ dalc'hmad** : Il est constamment à la traîne *(Plouïe, Ku)* ; **Diwar-lerc'h delc'hmad** : Continuellement à la traîne *(Plouïe, Ku)* ; **Alïes ba'r feurmou bras vije stertoc'h dalc'hmad evid ba'r feurmou krenn ha ba'r feurmou bi'n** : Le travail était souvent plus dur dans les grandes fermes que dans les moyennes et les petites *(Plouïe, Ku)* ; **Be vê tud a vise chech-dreñw dalc'hmad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe, Ku)* ; **Na ouien ket dalc'hmad 'è** : Je ne savais pas constamment non-plus *(Skrigneg, Ku)* ; **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'hmad** : Travailler constamment très doucement *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-mañ zo bet gwelloc'h 'vid ar re-all dalc'hmad** : Ils ont continuellement été meilleurs que les autres *(Skrigneg, Ku)* ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'hmad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe, Ku)*

**DAMAIG / DAMAI(T)** [damaj] [da'majg-k] : [***bremaik*** 1902] adv. ; Tout à l'heure
**Damaig vo ur skassad** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste *(Plouïe, Ku)* ; **Ur machin damaig bet deut da joñj din** : Il y a un truc qui m'est venu à l'esprit tout à l'heure *(Plouïe, Ku)* ; **Damaig vo gwelet petra ho gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Damaït teuy tomm domp amañ gi-mañ** : Tout à l'heure on va prendre un coup de chaud ici-même *(Sant-Herbod, Ku)*

**DANNE** ['dãːnə] : [***danuez*** 1464 ; ***daffnez*** 1557] n.m. ; Matière / Étoffe (fig) / Qualité / Robustesse
**Danne ur vamm vad** : L'étoffe d'une bonne mère *(Berrien, Ku)*

**DAÑSAL** ['dãsəl] : [***danczal*** 1499] vb. ; Danser
**Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Kanañ da zañsal** : Chanter du kan-ha-diskan ; **Ha vije tud é kanañ, hag é tañsal, ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat, Ku)*

**DANTELEZH** [dãn'teːləz-s] : [***dantelez*** 1659] n.f. (pl. **-iou** [dãnte'leːʒu]) ; Dentelle
**Ur pekad dantelezh** : Un petit bout de dentelle *(Poullaouen, Ku)*

**DAÑVAD** ['dãwəd-t] ['dãːvəd-t] : [***dauat*** 1499 ; ***danvat*** 1716] n.m. (pl. **deñved** ['dɛ̃ːvəd-t]) ; Mouton / **DAVADES** [da'vaːdəs] : n.f. (pl. **-ed** [dava'deːzəd-t]) ; Brebis
**Ha bremañ zo deut deñved ba'r feurm** : Et maintenant on a des moutons à la ferme *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war dow zañvad** : Devenir complètement raide, défoncé(e), bourré(e) ; **Aet é war dow zañvad** : Il est complètement défoncé (il ne sait même plus où il va) *(Plouïe, Ku)*

**DAO(Ñ)** ['dãw] : onom. ; Pan ! Toc ! / **DAO-HA-DAO !** : Oust(e) !
**Daoñ !! Daoñ !! War an nor** : Toc !! Toc !! Sur la porte *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Sarr an nor warnehoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holieriou, an dorn dihou foñs o bragou, ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez, Ku)*

**DAONIÑ** ['dãwni] : [***dampnaff*** 1499 ; ***daffny*** 1519] vb. ; Damner
**Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell zo hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Oh daon ya** : Oh diable oui *(Plouïe, Ku)* ; **Daoust hag-eñw daon gavein den e-bed da bàeron da'm vaotr ?** : Mais bordel je vais pas trouver une personne pour devenir le parrain de mon garçon ? *(Berrien, Ku)* ; **Daonet !** : Damnation ! *(Poullaouen, Ku)*

**DAOUST** [dɔwst] : [***daoust*** 1576] adv. interr. & excl. ; Est-ce que / Malgré
**Daoust ha ma oa an erc'h war an douar** : Malgré la neige qui recouvrait la terre *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Daoust hag-eñ(w)** : Est-ce que (avec insistance) : **Daoust hag-eñw daon gavein den e-bed da bàeron da'm vaotr ?** : Mais bordel je vais pas trouver une personne pour devenir le parrain de mon garçon ? *(Berrien, Ku)*

**DARAMPREDIÑ / DALAMPREDIÑ** [darãm'preːdi] [dalãm'preːdi] : [***darempprediff*** 1499] vb. ; Fréquenter
**Tud pinvidig oa bet é talamprediñ anehi** : Des gens riches l'avaient fréquentées *(Plouïe, Ku)*

**DAROUED / DEROUED** ['darwəd-t] ['dɛrwəd-t] : [sing. ***deroueden*** 1659 ; ***darvoët*** 1716] coll. (sing. **-enn** [dar'weːdən] ; sing. pl. **-ennou** [darwe'dɛnu]) ; Dartres
**Spinañ deus an darouedenn** : Guérir d'une dartre en imposant les mains (guérisseur) *(Plouïe, Ku)*

**DASTUM** ['dastym] ['tastym] : [***dastum*** 1732] n.m ; Ramassis / Collection

**Un tastum tïer kozh** : Un ramassis de vieilles maisons *(Plouïe, Ku)*

**DASTUM** ['dastym] : [***dastum*** 1499] vb. ; Ramasser (tous sens)
**Hag an amerikaned, pelloc'h, na dastumet un nebeud re-all en ene** : Et, plus tard, les américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe, Ku)*

**DA-VID** [də'vid-t] : [vx. br. ***daguyt***] prép. ; Pour (chercher)
loc. **Mond da-vid** : Aller chercher ; **Kê da-vid butun !** : Vas chercher du tabac *(Pluskelleg, Ku)*

**DAW** ['daw] : [***da eo*** 1716 ; ***daô*** 1821] adj. ; Nécessaire / Nécessite / (il) Faut
**Vïe daw kaoud tud ha' nise nerzh, tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques, des gens forts *(Plouïe, Ku)* ; **Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe, Ku)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenos** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien, Ku)* ; **Goude-se vise daw da roiñ anehe marc'hadmatoc'h** : Après-ça il était nécessaire de les donner pour moins cher *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he, ha houzon papred, med daw é dehoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe, Ku)* ; **Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais il faut donc que je change de métier *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Daw vise lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il aurait fallu mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe, Ku)* ; **Daw dehoñ mond da gass e vragou d'an eskob neuhe** : Il faut alors qu'il envoie à l'évêque son pantalon *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**DE / DEZ** [de:(z)] : [vx. br. ***ded*** ; ***dez*** 1499] n.m. ; Jour
**D'ar mare-se vé ar hirrañ-toud an de** : Le jour le plus long est à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe, Ku)* ; **Alïes pé vé an a'el c'hweo deus ar c'hornôg vé tost ar glô, ha meus bet kleet ga ma zud lared « Oh matresse vriso an de da beked an abard'he »** : Souvent quand le vent souffle de l'ouest la pluie est proche, et j'ai entendu mes parents dire « Oh peut-être que le temps se fixera jusqu'au début de soirée » *(Plouïe, Ku)*
loc. **An de(z)-all** : L'autre jour ; **Set' oan choñj en dra-he an de-all** : Je pensais donc à ça l'autre jour *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **An dez-all a oa aet da gafeal** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An de kentañ ar bla** : Le jour de l'an ; **Foar an de kentañ ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **An de-mañ** : Ce matin *(Plouïe, Ku)* ; **An de-mañ beure** : Ce matin *(Kallag, Ku)*
loc. **(d') An de war-lerc'h** : Le jour suivant / Le lendemain ; **Hañw oa aet d'an de war-lerc'h** : Il était parti le jour suivant *(Berrien, Ku)* ; **Ha yô an de war-lerc'h** : Et c'est parti pour le lendemain *(Berrien, Ku)*
loc. **An de war-lerc'h vintin** : Le lendemain matin ; **An de war-lerc'h vintin p'oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien, Ku)*
loc. **De evid de** : Jour pour jour ; **Ha da seizh la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien, Ku)*
loc. **Sklêrijenn an de** : Le lever du jour / L'aurore *(Ku)*

**DEB(IÑ)** : v.b. ; Manger (cf. **DIB(R)IÑ**)

**DEC'H** [de:ɦ] : [***dech*** 1499] adv. ; Hier / Jadis
**Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuh outoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Un dra vije laret dec'h oa drol 'è** : Une chose que l'on disait jadis était drôle également *(Skrigneg, Ku)*

**DEFORMAÑ** [de'fɔrmə] : vb. ; Déformer
**Deformet e ano** : Son nom (est) déformé *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zo ur gomz deformet** : C'est un mot déformé *(Plouïe, Ku)*

**DEG** [de(:)g-k] : [vx. br. ***dec***] nombre. ; Dix
**Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien, Ku)* ; **Deg kwenneg** : Dix sous *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou vïe roet deg lur** : Parfois on donnait dix francs *(Plouïe, Ku)* ; **Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg, Ku)* ; **Deg eur just** : Dix heures pile *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Deg pugwal vihen / Deg (a) vugwale vihen** :

Dix petits enfants *(Plouïe, Ku)* ; **Set an dra-he ra deg-all da-heul** : Ça en fait donc dix autres à suivre *(Plouïe, Ku)* ; **Deg mil lur** : Dix mille francs *(Sant-Herbod, Ku)*

**DEGA** [dega] : n. ; (des) Dégâts
**Med ar re-he ra dega ha loustoni !** : Mais ceux-là font des dégâts et de la saleté *(Plouïe, Ku)*

**DEL** [del] : [***del*** 1557] coll. (pl. **deliou** ['delju] / **deliow** ['deljɔw]) ; Feuillage / Flocon (neige) / **DELIOWENN** [del'jɔwən] : n.f. ; Feuille
**Benn teue an nev'-amzer, benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvaient leurs feuilles *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Glô a ree ga deliou erc'h neuhe d'ar his-se** : Il pleuvait mêlé de flocons de neige à cette époque-là *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **A'el zo da zistroñsañ an deliou, damaig vo glô** : Il y a du vent qui retroussent les feuilles, tout à l'heure il va pleuvoir *(Plouïe, Ku)*

**DEMEIÑ / DIM(E)IÑ** [de'mɛj] [di'mɛj] [di'miː] : [***dimiziff*** 1499] vb. ; (se) Marier
**Houzh oa ket bet demeet** : Elle ne s'était pas mariée *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ oa un den yowank ha neve dimeet** : C'était un jeune homme nouvellement marié *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Me meus choñj pa oan dimeet** : Je me rappelle lorsque je me suis marié *(Skrigneg, Ku)* ; **Pa zimeo** : Quand il se mariera *(Berrien, Ku)* ; **Houzh oa dimeet d'ur Begad** : Elle était mariée à un Begad (n. famille) *(Berrien, Ku)* ; **Me meus un nizhes ha neus tri (a) vugwal, diw verc'h hag ur mab, ha heñi e-bed anehe zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est marié *(Plouïe, Ku)* ; **Dimeet é ho merc'h ?** : Votre fille est mariée ? *(An Uhelgoat, Ku)*

**DEN** [déːn] [dɛ̃ːn] : [***den*** 1499] n.m. ; Personne / Personnage / Individu / Être humain / **AN NEN** [ã-néːn] : On (impersonnel) (cf. **TUD**)
**Ga labourad erru an nen** : On réussit par le travail *(Berrien, Ku)* ; **Cherr labourad ra an nen traou-all** : Tout en travaillant on fait autre chose *(Berrien, Ku)* ; **Hemañ zo un den tuep** : C'est une personne adroite *(Plouïe, Ku)* ; **Un den just** : La bonne personne *(Berrien, Ku)* ; **Powr-kaezh den** : Pauvre gars *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha na ket gwelet den e-bed war e hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien, Ku)* ; **Daoust hag-eñw daon gavein den e-bed da bàeron da'm vaotr ?** : Mais bordel je vais pas trouver une personne pour devenir le parrain de mon garçon ? *(Berrien, Ku)* ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien, Ku)* ; **Un den divéet** : Une personne arriérée / Un(e) simplet *(Plouïe, Ku)* ; **Mon den mad** : Mon bon gars *(Skrigneg, Ku)* ; **Hezh zo un den dornet-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den di-du** : Il n'est pas doué de ses mains / Une personne sans aucune allure *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un den** : Il a trop de travail pour un seul homme *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den kapat** : Il travaille super bien *(Plouïe, Ku)* ; **Un den dispar ma keret** : Une personne exceptionnelle si vous préférez *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den aketus** : C'est quelqu'un de méticuleux *(Plouïe, Ku)* ; **Un den blok(us)** : Une personne généreuse *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Un den gouer** : Une personne timide *(Plouïe, Ku)* ; **Un den a(m)baf** : Une personne lente *(Pleyben, Ku)* ; **Un den a vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouïe, Ku)* ; **Un den laosk un tamm** : Une personne un peu molle *(Plouïe, Ku)* ; **Un den malseieg** : Une personne moche *(Plouïe, Ku)* ; **Un den bloc'h** : Une personne entière *(An Uhelgoat, Ku)* ; **An heñi a vise douss ha trankil, ha amzer dehoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un den pouer » deus outoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den dïamzeret, an dra-he zinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Un den frañ, sklêr** : Une personne franche, claire *(Plouïe, Ku)* ; **Un den pizh** : Une personne économe *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe, Ku)* ; **N'out ket kin un den-fïañs** : Tu n'es plus une personne de confiance *(Plouïe, Ku)* ; **Un den yell** : Une personne affaiblie *(Plouïe, Ku)* ; **Un den (h)uset** : Une personne usée *(Plouïe, Ku)* ; **Un den kirïus** : Une personne curieuse *(Skrigneg, Ku)* ; **Un den a zoare** : Un homme de bonne manière *(Berrien, Ku)* ; **Un den bras** : Une personne grande *(Plouïe, Ku)* ; **Un den moan** : Une personne mince *(Plouïe, Ku)* ; **Dinatur é deus an den** : Ce n'est pas naturel pour l'être humain *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Mechañs vin ket jenet ga den-all e-bed kin !** : Il y a des chances que je ne sois plus gêné par qui que ce soit d'autre ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Den-mintin** : Lève tôt / Qqn du matin ; **Hezh zo un den-mintin** : C'est un lève-tôt *(Plouïe, Ku)*

loc. **Ur mell den bras** : Un géant / Un colosse ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell den bras** : D'après la légende c'était un géant *(Sant-Herbod)*
loc. **Ur sakredïe den bras** : Une personne sacrément grande ; **Hezh oa ur sakredïe den bras** : C'était une personne sacrément grande *(Sant-Herbod, Ku)*

**DEPAND** [de'pãn(d-t)] : [***depentaff*** 1499] vb. ; Dépendre
**An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Puis après ça dépendait des gens *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe zepande** : Là ça dépendait *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da hober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quel manière je me serais fait attraper *(Plouïe, Ku)*

**DEROU** ['deːru] : [vx. br. ***dechrou*** ; ***dezrou*** 1499 ; ***dehrou*** 1732] n. pl. ; Étrennes
loc. **An derou mad** [***dezrou mat*** 1499] : Les étrennes *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Foar an derou mad** : La foire des étrennes *(An Uhelgoat, Ku)*

**DESPU(G)N** ['dɛspyn] [dɛs'pyɲ] : [***daspun*** XVIIe] vb. ; Ramasser / Collecter
**Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **É tespugn mein 'ma evid chetañ anehe war-lerc'h** : Cet enfant est trop sage pour que cela dure (mot-à-mot : Il ramasse des pierres pour les jeter ensuite) *(Plouïe, Ku)*
loc. **En-om zespugn** : Rentrer chez soi / Se ramasser *(Plouïe, Ku)*

**DESSIDAÑ** [des'iːdə] : [***decedaff*** 1499] vb. ; Décider
**Sè oa dessidet mond** : On avait donc décidé d'aller *(Poullaouen, Ku)*

**DEUS / DEU(H) / DAC'H / DOC'H** [døz] [dœ(h)] [daɦ] [dɔh] : [vx. br. ***oc(h)*** & ***a*** ; ***eux*** XVIe ; ***doh*** 1723] prép. ; De / Du / Selon / À / Contre / À partir de / Envers
**Sa'et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe, Ku)* ; **Sa'et abred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien, Ku)* ; **Ma sent da baotr deuhoun 'ho eürus** : Ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien, Ku)* ; **Meus ket eomm deuc'hwi da bàeron da'm vaotr** : Vous comme parrain pour mon garçon : non merci *(Berrien, Ku)* ; **Me teu a-benn deuh oute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien, Ku)* ; **Deus petra vise gwraet an erc'hent gwechall ?** : Avec quoi se faisait-on de l'argent autrefois ? *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **Ur bann'h gwin kozh, ha hini mad, deus ar sort peus ket evet pell zo** : Un verre de vieux vin, et du bon, comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg, Ku)* ; **Deus pelec'h oa hemañ da zond** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Plouïe, Ku)* ; **Deus taol !** : À table ! *(Ku)* ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg, Ku)* ; **Amañ oa un' hag a vise gwraet Yves deus ountoñ** : Il y en avait un ici qui s'appelait Yves *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Oa ket deus ar re wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh vïe gwraet hent-kozh Sant-Herbod deus outoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Sant-Herbod)* ; **Deus mod lar ar richenn** : Selon la légende *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Douar deus ar c'hentañ** : Des terres parmi les meilleures *(Plouïe, Ku)* ; **Dac'h alene** : De là (distance, lieu déjà mentionné) *(Plouïe, Ku)* ; **Vise gwraet likeur deus toud** : On faisait de la liqueur à partir de tout *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)* ; **Deus tu Lañveog** : Du côté de Lanveoc *(Plouïe, Ku)* ; **Na dac'h a-belec'h teuen, na da belec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Me vise kaoseet galleg deuhouin ga ma zud** : Mes parents me parlaient français *(Berrien, Ku)* ; **Deus ma mamm oa drol un tamm** : Elle se comportait étrangement envers ma mère *(Plouïe, Ku)* ; **Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez, Ku)*

**DEUZHTU** [døs'ty] : adv. ; (tout) De suite (cf. **D(O)UZHTU / DIZHTU**)

**DEVEZH** ['deːvəz-s] : [***dezuez*** 1499] n.f. (pl. **devechou** [de'veʃu]) ; Journée / Jour (compris entre le lever et le coucher du soleil)
**Devezh eured ma breur** : Le journée de noce de mon frère *(Plouïe, Ku)* ; **Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un den dislavanket** : Le jour du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe, Ku)* ; **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa

journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'r feurmou bras ahe vise devechou hir ha devechou sterd** : Les journées y étaient longues et difficiles *(Plouïe, Ku)* ; **Un devezh 'n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Set' vïent lesket ba'r bakejou neuhe un nebeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Kastell-Ne, Ku)* ; **An devezh hirrañ deus ar bla** : La journée la plus longue de l'année *(Plouïe, Ku)* ; **Hag un de'ezh oa Yann krog 'n-im jal** : Et un jour Yann commença à se lamenter *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Un devezh braw** : Une belle journée ; **Un devezh braw an de war-lerc'h** : Une belle journée le lendemain *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh di-dorr** : Une journée pas fatigante *(Ku)*
loc. **Un devezh-dornañ** : Une journée de battage ; **Un devezh-dornañ ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh kozh** : Une sale journée / Une dure journée ; **Fenos meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh-labour** : Une journée de labeur ; **Devechou-labour ba'r feurm** : Des journées de labeur à la ferme *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh laosk** : Une journée cool / Une journée pépère *(Ku)*
loc. **Un devezh mad** : Une bonne journée ; **Pé vise stummet vïe bet un devezh mad** : Quand on prévoyait que ce serait une bonne journée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh poagnus** : Une rude journée *(Ku)*
loc. **Un devezh sterd** : Une dure journée *(Ku)*
loc. **Ur gwal devezh** : Sacrée journée ; **Me meus ur gwal devezh fenos** : J'ai une sacrée journée qui m'attend aujourd'hui *(Berrien, Ku)*

**DEVEZH-ARAD** [devəz'aːrəd-t] : n.f. ; Hectare
**Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent hectares *(Plouïe, Ku)*

**DÈ(VIÑ) / DÈO** ['dɛːvi] [dɛw] : [vx. br. (p.p.) ***deuuet*** ; ***deuiff*** 1499] vb. ; Brûler
**Ur c'hlud-yir oa dèvet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à côté *(Plouïe, Ku)*

**DIA !** ['ɟa] : onom. ; À gauche ! (ordre pour les chevaux)
**Dia Du !** : À gauche Du* ! (*nom du cheval) *(St-Nigoudenn, Ku)*

**D(I)ABARZH** [də'barz-s] [di'barz-s] : [***diabarz*** 1519] adj. ; Intérieur(e)
loc. **An tu-d(i)abarzh** : L'intérieur *(Ku)* ; **An tu dabarzh deus an ti** : L'intérieur de la maison *(Plouïe, Ku)*

**DÏAMZERET** [diãm'zeːrəd-t] : [***diamzeret*** 1716] adj. ; Obsolète / Dépassé(e) / Has-been / Hors-jeu (fig.) / Hors saison
**Hezh zo un den dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**DIAOUL** [djowl] : [***dyaoul*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['djowləd-t]) ; Diable
**Me é an diaoul** : Je suis le diable *(Berrien, Ku)*
loc. **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau) *(Ku)*
loc. **Petra an diaoul ?!** : (mais) Que diable ?! *(Ar Fouillez, Ku)*

**D(I)AVAES** [də'vèːz-s] [diə'vèːz-s] : [***diaues*** 1633] adj. ; Extérieur(e)
loc. **An tu-d(i)avaes** : L'extérieur *(Ku)*

**DIB(A)OE / DIBOWE / DIBWEA** [di'bɔwə] [di'bwea] [dibwe] [də'bɔwə] : [***dibaoe*** 1992] adv. / prép. ; Depuis (cf. **ABOWE**)
**Cheñchet zo kalz diboe** : Ça a beaucoup changé depuis *(Plouïe, Ku)* ; **N'eus ket bet cheñchamant e-bed dibwea** : Il n'y a eu aucun changement depuis *(Skrigneg, Ku)* ; **Ya,**

**abowe zo** ***des Jozodola*** (n. fam.) **dre amañ , hag** ***Ourmanted*** (n. fam.) **dibowe zo dibowe, an dra-he zo kozh** : Oui, depuis il y a des Jozodola par ici, et des Ourmant depuis perpèt', ça date *(Plouïe, Ku)*

**DIBARBOUILH(AÑ)** [dibar'buʎə] : vb. ; Dépatouiller
loc. **'N-em zibarbouilh** : Se dépatouiller ; **Da 'n-em zibarbouilh goude-se** : Pour se dépatouiller par la suite *(Berrien, Ku)*

**DIBLASSAÑ** [di'blasə] : [***diplaça*** 1659] vb. ; Déplacer / **DIBLASSET** [di'blasəd-t] fig. : Dérangé(e)
loc. **Hanter-diblasset** : À moitié dérangé(e) ; **Hanter-diblasset é kwa** : Il est à moitié dérangé quoi *(Berrien, Ku)*

**DIBOUEO / DIBOUESAÑ** [di'bwɛw] [di'bweːza] : [***dibouezañ*** 1958 ; ***diboësein*** 1723] vb. ; Soulever
**Diboueo ur sac'had patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe, Ku)*

**DIBOULLAÑ** [di'bulə] : [***diboullañ*** 1992] vb. ; Évacuer
**'H an da gemer ma boc'h da ziboullañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboullañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupte muni d'un hoyau *(Poullaouen, Ku)*

**DIB(R)IÑ / DEB(R)IÑ** ['dɛbə] ['dibi] : [vx. br. ***diprim*** ; ***dibriff*** 1499] vb. ; Manger / Gober / Brûler par le froid / & Dissiper
**Petra vé rôet dehoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on donc à manger ? *(Plonevez ar Faou)* ; **Me zo hond da zeb ur hinowenn** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg, Ku)* ; **Na sort e-bed : na da dommañ na da ivañ na da zibiñ** : Il n'avait rien : ni pour se chauffer, ni pour boire ni pour manger *(Skrigneg, Ku)* ; **Deb(et) mad !** : Bon appétit *(Plouïe, Ku)* ; **Deb a reen 'veld ar re-all** : Je mangeais comme les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Avalou mad da zeb** : Des bonnes pommes à manger *(Plouïe, Ku)* ; **Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de Janvier est brûlée par (le froid de) Février *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deb ar voutik** : Faire faillite / Bouffer la baraque *(Plouïe, Ku)*
loc. **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deb deus gwalc'h** : Manger à sa faim ; **Hezh zebr deus gwalc'h** : Il mange à sa faim *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deb deus lod ar re-all** : Se nourrir sur (les provisions / la part) des autres ; **Deb a reen deus lod ar re-all (pad ar bresel)** : Je me nourrissais sur les provisions des autres (pendant la guerre) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Debet e (zijuni / lein / verenn / goan) gantoñ** : Il a pris son (petit-déjeuner / déjeuner / quatre-heures / dîner) *(Plouïe, An Uhelgoat, Skrigneg, Ku)*
loc. **Dibiñ patates bi'n ha patates bras** : Être un peu ric-rac / Vivre chichement (mot-à-mot : Manger des petites patates et des grandes) ; **Ga hezh vé debet patates bi'n patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe, Ku)*
loc. **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh zeb toud ar pezh vé laret dehoñ** : Il gobe tout ce qu'on lui dit *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh a zeb deus toud ar rastili** : Il mange à tous les râteliers *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober da ub da zibiñ** : Faire à manger à qqn ; **Bremañ a rafeh dehoñ da zibiñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger *(Berrien, Ku)*

**DIBROUILH** [di'bruʎ] : [***dibrouilhañ*** 1992] vb. ; Débrouiller
loc. **En-im zibrouilh** : Se débrouiller
loc. **Goûd en-im zibrouilh mad ba e labour** : Savoir bien s'y prendre dans son travail ; **Hezh zo un tastoner, oar ket en-im zibrouilh mad ba e labour** : C'est un tâtonneur, il ne sait pas bien s'y prendre dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**DICHECH(AÑ)** [di'ʃɛ̃ʃ(ə)] : [***disachañ*** 1992] vb. ; Tirer en sens inverse / Éjecter (qqn dehors)
loc. **Dichech ub. maes** : Éjecter qqn dehors ; **Ha dichech 'nehoñ maes** : Et l'éjecter dehors *(Sant-Herbod, Ku)*

**DIC'HWENN(AÑ)** [di'hwɛnə] : [***dic'huënna*** 1732] vb. ; Épucer
**Pé 'n-om zic'hwenne** : Quand il s'épuçait *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar re a viche c'hwenn zic'hwenne bord ar ru, rujal ba o roched** : Ceux qui avaient des puces s'épuçaient sur le bord de la rue, excités dans leur chemise *(Skrigneg, Ku)*

**DIDOÑ** [didõ] : adv. ; Dis-donc
**Med didoñ ped den zo amañ gi-mañ ?!** : Mais dis-donc il y a combien de personnes ici-même ?! *(Sant-Herbod, Ku)*

**DI-DORR** [di'dor] : [***didorr*** 1716] adj. ; Infatigable / Sans tracas / Pépère / Pas fatigant(e)
**Un devezh di-dorr** : Une journée pas fatigante *(Ku)*

**DI-DROUS** [didruːz-s] : [***didrous*** 1723] adj. ; Sans bruit / Silencieux (-se) / Paisible
**Ene mamp tapet un nebeud boched, ha oa di-drous gate** : Là-bas nous y avons pris quelques boches, ils étaient silencieux *(Plouïe, Ku)* ; **Ha di-drous oa pé oa sinet ar peuc'h, oa ket tennou kin** : Et la paix fut signée en silence, il n'y avait plus de tirs *(Plouïe, Ku)*

**DI-DRU(E)** [di'drỹ] : [***ditruez*** XVIe] adj. ; Cruel(le) / Sans pitié / Sévère
**Da ma joñj oa kalz-re di-dru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)*

**DI-DU** [di'dy] : [***dydu*** XVIe] adj. ; Pas doué(e) de ses mains / Empoté(e) / Sans aucune allure
**Hezh zo un den di-du** : Il n'est pas doué de ses mains / Une personne sans aucune allure *(Plouïe, Ku)*

**DI(E)GI** ['diːgə] : [vx. br. ***diochi*** ; ***dieguy*** 1499] n.f. ; Paresse / Flemme (cf. **LUR(E)**)
**Digi meus** : J'ai la flemme *(Plouïe, Ku)*

**DIFENN** [di'fɛn] : [***difenn*** 1499] vb. ; Défendre / Interdire
**Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe, Ku)* ; **« Labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « Labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)*

**DIFER(AÑ)S** [di'fèrz-s] : [***diferanç*** 1519] n.f. ; Différence / Distinction
**Vise ket kalz difer's** : Ça ne faisait pas beaucoup de différence *(Plouïe, Ku)* ; **Difer's zo** : C'est différent *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe oa difer's da-houde** : Puis, là il y avait une différence *(Plouïe, Ku)* ; **Un difer's oa, peheñi ?** : Il y avait une différence, laquelle ? *(Plouïe, Ku)*

**DIFONTAÑ** [di'fõntə] : [***difonti*** 1659] vb. ; Défoncer / Défricher
loc. **Difontañ douar** : Enlever la coucher superficielle de la terre *(Ar Fouillez, Ku)*

**DIG-EÑW / DIG-AÑ(W)** [di'gẽw] [di'gã(w)] : Interrogative indirecte : Si (cf. **HAG-EÑW**)
**Passeal ar reve 'vid goûd dig-eñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe, Ku)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-añ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Sant-Herbod, Ku)*

**DIGA(D)** [diga(d)] : [***digant*** 1499] conj. ; D'avec / À (cf. **GA(D)**)
**Sell ar person a houlle diga Yves** : Et voilà le recteur qui demanda à Yves *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez, Ku)*

**DIGASS** [di'gas] : [***dicacc*** 1530] vb. ; (R)apporter / Amener
**Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg, Ku)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digasset meus ur sac'had bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ha Marjannig d'an traoñ tigass toud ar materiel gati** : Et Marjannig de descendre rapporter tout le matériel *(Poullaouen, Ku)*

**DIGEMER** [di'gemɛr] [di'gɛ̃mər] : [***dyquemer*** XVIe] vb. ; Recevoir

**DIGENTAÑ** [di'gẽⁿtə] [di'gɛntə] : [***digentañ*** 1992] adv. ; Pour commencer / Au tout départ
**Bon, pe-sort heñi 'ho ba digentañ 'ho ?** : Bon, lequel commence ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Da zigentañ (toud)** : Pour commencer / Tout d'abord ; **Da zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **Da gowess oa aet da zigentañ** : Il était parti se confesser pour commencer *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **An heñi oa hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Be oa ar re benvidig da zigentañ toud hag ar re bowr** : Il y avait tout d'abord les riches puis les pauvres *(Plouïe, Ku)*

**DI-GLOS** [di'glos] : [***disclos*** 1650] adj. ; Disjoint(e) (ouvert(e))
**Di-glos é ar voger** : Le mur est disjoint *(Berrien, Ku)*

**DIGOR** [di'gɔr] : [vx. br. ***icor*** ; ***dygor*** 1519] adj. ; Ouvert(e)
loc. **Digor e askellou** : Bourré (titubant) ; **Sell anehoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Digor e hinou** : La bouche ouverte ; **Chom a ra ahe digor e hinou evel an alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe, Ku)*

**DIGOR(IÑ)** [di'gɔːr] : [***digueriff*** 1557] vb. ; Ouvrir
**Mi zigoro an nor, ma sent da baotr deuhoun 'ho eürus** : J'ouvrirai la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien, Ku)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit, hag ar re a blijent ket a vé lesket da vale** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent, et tu laisses courir ceux qui ne te plaisent pas *(Berrien, Ku)* ; **Peus kimed digor d'an eur-se** : Tu n'as qu'à ouvrir à cette heure-là *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor dehoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l’évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Pé oa digoret an nor da hemañ** : Quand on lui ouvrit la porte *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Heñw tigor or e forn** : Il ouvre la porte de son four *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Digor an nor war** : Ouvrir la porte qui mène à ; **Ha na gwraet an alc'hwo da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**DIGOUEO** [di'gwèw] : [***digouezaff*** 1499] vb. ; Arriver / Se trouver
**Digoueet ar yeot war an hent** : L'herbe déborde sur la route *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oan digoueet ba'n ti** : Lorsque je suis arrivé dans la maison *(Leuhan, Ku)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe, Ku)* ; **Ha da zigoueo ba Lostarvern en-dro** : Et de se trouver à Lostarvern de retour *(Sant-Herbod)* ; **Protikmant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise digoueet amzer vall** : Quand le mauvais temps s'installait *(Plouïe, Ku)* ; **Digoueo mad a ra** : Ça arrive bien souvent *(Plouïe, Ku)* ; **Digoueet oamp ba'r Poulmig** : Nous étions arrivés au Poulmic *(Plouïe, Ku)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digoueet an nos** : La nuit est tombée *(Sant-Herbod, Ku)* ; **A oa ar person (é) tigoueo** : Le recteur arrivait *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'é ket Yann 'ma (é) tigoueo** : Ce n'est pas Yann qui arrive *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digoueet hanter-nos** : Il est minuit *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be da zigoueo** : Devoir arriver ; **Med ar c'hloier oa da zigoueo c'hoazh** : Mais le sonneur de cloche devait encore arriver *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Digoueo ba(rzh)** : Arriver (dans) / Confluer ; **Da beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe, Ku)*
loc. **Digoueo ga(d)** : Rencontrer ; **Digoueet oun gantoñ ba'n ostalidi** : Je l'ai rencontré au bar *(Plouïe, Ku)*
loc. **Digoueo war** : Rencontrer (et être surpris(e) / et surprendre) ; **Digoueet é war'hanon** [var'hãw] **ba'r marc'had** : J'ai été surpris(e) de le rencontrer au marché *(Plouïe, Ku)*

**DIGRASSAÑ / DIGRASTAÑ** [di'grasə] [di'grastə] : [***digrassañ*** 1992] vb. ; Décrasser
**Ur bann'ig hini melen da zigrastañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez, Ku)*

**DIGRESKIÑ** [di'greskə] : [***digresquein*** 1723] vb. ; Diminuer / Réduire / Décroitre

**DIHAN** [di'hãn] : [***dihan*** 1919] n.m. ; Arrêt / Halte / Pause
**Pé vise debet lein vise gwraet un eur-dihan** : Quand on avait déjeuné on prenait une heure de pause *(Plouïe, Ku)*

**DIHAN(AÑ)** [di'hãːnə] : [***dihanañ*** 1992] vb. ; Arrêter / Stopper
**(A-)benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils s'étaient arrêtés au petit matin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar (é) tihan** : Terre au repos *(An Uhelgoat, Ku)*

**DIHAOLI(A)TA** [dihɔw'litə] : vb. ; Finir d'enjamber
**Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat, Ku)*

**DIHAOLIEG** [di'hɔːʎəg-k] : n.m. ; (péj.) Jeune branleur, pisseux (jusqu'à 12 - 13 ans) / Teigne / Sale garnement / Mal élevé(e) / Qui ne fait que des conneries
**Pé mise freget ma zilhad, ma mamm lare din oan un dihaolieg** : Quand je déchirais mes habits, ma mère me disait que j'étais un sale garnement *(Plouïe, Ku)*

**DIHASTAÑ** [di'hastə] : [***dehastaff, dehasto*** XVIe] vb. ; Se dépêcher / Tomber enceinte involontairement
loc. **Ur plac'h dihastet** : Une femme tombée enceinte involontairement ; **Ar plac'h-se, houzh zo dihastet** : Cette femme est tombée enceinte involontairement *(Plouïe, Ku)*

**DIHEIAÑ** [di'hɛjə] : [***dihaiein*** 1744] vb. ; Araser
**Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen, Ku)*

**DIHOU** [diuw]: [vx. br. ***dehou*** ; ***deho*** 1499 ; ***dechou*** XVIe] adj. ; Droite
**An tu dihou** : La droite ; **Chech war an tu dihou** : Tirer à droite *(Skrigneg, Ku)* ; **Tu dihou é** : C'est à droite *(Berrien, Ku)* ; **An dorn dihou** : La main droite *(Ar Fouillez, Ku)*

**DIJA / DEJA** [di'ʒa] [deʒa] : [***de ia*** XVIe] adj. ; Déjà
**Erru an nos dija a-benn oa en-om ga'et gad un'...** : Il faisait déjà nuit lorsqu'il rencontra un... *(Berrien, Ku)*
loc. **Dija a-walc'h / Deja a-walc'h** : Pour ainsi dire ; **Ha vijes ba'n teñval dija a-walc'h a-benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe, Ku)* ; **Ken kreñw eveld'hañw deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Sant-Herbod, Ku)*

**DIJUNI** [di'ʒyːni] : [***deguny*** 1633] n.m. (pl. **-ïou** [diʒy'niw]) ; Petit déjeuner
**Debet e zijuni gantoñ** : Il a pris son petit-déjeuner *(Plouïe, Ku)* ; **Mond da glask e zijuni** : Aller prendre son petit déjeuner *(Plouïe, Ku)*

**DIKSIONÈR** [diksjo'nɛːr] : [***dictionar*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [diksjo'nɛrju]) ; Dictionnaire
**Peus kime klask ba'n diksionèr** : Tu n'as qu'à chercher dans le dictionnaire *(Plouïe, Ku)*

**DI-LAÑS** [di'lãs] : [***dilañs*** 1958] adv. / n.m. (pl. **-ou** [di'lãsu]) ; Retard / En retard
loc. **Be di-lañs war e labour** : Être en retard dans son travail ; **Di-lañs é-heñw war e labour** : Il a du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**DILHAD** ['diʎəd-t] : [***dillat*** 1499] n.m. ; Vêtements (vu comme un collectif, à mentionner comme tel)
**An eskob noa c'hoant da gaoud ur bragou 'e ga'r c'hemener, pegur heñw voa ur c'hemener mad a oa ha' ree dilhad mad, ha dilhad sur-mesur, re vraw** : L'évêque désirait également un pantalon fait par le tailleur, parce que c'était un bon tailleur qui faisait de bons vêtements, des vêtements sur-mesures, des plus beaux *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Boñ, lar, me zo hond da denn ma dilhad, peus kime tenn ho re hag damaig vo gwelet** : Bon, dit-il, je vais enlever mes vêtements, vous n'avez qu'à enlever les vôtres et tout à l'heure on verra *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Labisset peus ho tilhad** : Vous avez sali vos vêtements *(Groñvel, Ku)* ; **Distrempet é e zilhad** : Ses vêtements sont complètement trempés *(Plouïe, Ku)* ; **Nin meump ket dilhad e-bed da denn 'namp** : Nous n'avons aucun vêtement à enlever *(Plouïe, Ku)* ; **Mastrouilhet na e zilhad** : Il avait barbouillé ses vêtements *(Poullaouen, Ku)* ; **Préss warnehi tenn he dilhad** : Pressée de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pé oa**

**tennet e zilhad gantoñ** : Quand il retira ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mil bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Impatient de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwechall voa ur c'hemener oa ha' ree dilhad sur-mesur** : Autrefois il y avait un couturier qui faisait des habits sur-mesure *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Lak an dilhad war an tu-renou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe, Ku)*

**DILU** [di'ly] : [***dilu*** 1895] adv. & n.m. ; (sens de l') Organisation
**Hezh neus dilu e-bed** : Il n'a aucun sens de l'organisation *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be dilu war ar labour** : Avoir de l'organisation dans le travail ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe, Ku)*

**DILUIAÑ** [di'lyjə] : [***diluzyaff*** 1499] vb. ; Organiser
**Diluiañ e labour** : Organiser son travail *(Plouïe, Ku)*

**DIMERC'HER** [di'mɛrhər] : [vx br ***didmercer*** ; ***demercher*** XVIe] adv. ; Mercredi prochain
**Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat, Ku)*

**DINATUR** [di'natyr] : [***dinatur*** 1530] adj. ; Dénaturé(e) / Contre-nature / Inhumain(e) / Pas naturel(le)
**Dinatur é deus an den** : Ce n'est pas naturel pour l'être humain *(An Uhelgoat, Ku)*

**DI(N)DAN** [di(n)'dã:n] : [***dindan*** XVIe] adv. & prép. ; Dessous
**War-horre ha dindan** : Dessus et dessous *(Plouïe, Ku)* ; **War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg, Ku)* ; **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe, Ku)*

**DINEUÑ** [di'nœ̃] : [***dineuz*** 1659] n.m. ; Sens de l'organisation
**Hezh neus dineuñ e-bed** : Il n'a aucun sens de l'organisation *(Plouïe, Ku)*

**DÏODAÑ** [di'oːdə] : [***dioda*** 1732] vb. ; Être attiré(e) par qqn (amoureux) / S'éprendre / Tomber amoureux
**Dïodet é gati** : Il est attiré par elle *(Plouïe, Ku)*

**DÏOELLAÑ** [di'wɛlə] : vb. ; Finir de fermenter
**Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat, Ku)*

**DIPITAÑ** [di'pitə] : [***dipita*** XVIIIe] vb. ; Désappointer
**Dipitet oun bet gantoñ** : Il m'a désappointé *(Plouïe, Ku)*

**DIPITUS / DEPITUS** [di'pitys] [de'pitəs] : [***depitus*** 1633] adj. ; Dépité(e)
**Hag a na gwelet an Ankou hont-hoñ kuit, gad ur sell depitus** : Et il vit l'Ankou s'en allant, avec un regard dépité *(Berrien, Ku)*

**DIRAG** [di'raːg-k] : [***dirac*** 1499] adv. ; Devant
**Ha oa 'n-om ga'et dirag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg, Ku)*

**DIREKTEUR** [di'rɛktəʳ] : n.m. (pl. **-ien** [dirɛk'tœrjən]) ; Directeur
**Deut an direkteur d'ar skol** : Le directeur est venu à l'école *(Berrien, Ku)*

**DIRIBOTAÑ** [di'ribɔtə] : vb. ; Finir de baratter
**Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du lait baratté pour baratter et finir de baratter *(An Uhelgoat, Ku)*

**DISAMMAÑ** [di'zãmə] : [***disamma*** 1659] vb. ; (se) Soulager
loc. **Disammañ i govad** : Rendre son repas / Vomir *(Skrigneg, Ku)*

**DISHEÑVEL** [dis'ɛ̃:vəl] : [***disanvel*** XVIIIe] adj. ; Différent(e) / & Différemment
**Adrame nise gwraet traou disheñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit

différemment des autres *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh oa ur marc'hadour disheñvel** : C'était un marchand différent *(An Uhelgoat, Ku)*

**DISHÊR** ['dizər] : [***dishaer*** 1732] adj. ; Sans héritier(e) / Sans enfant, descendance
**Tud dishêr** : Des gens sans enfant *(Plouïe, Ku)*

**DISKADUREZH** [diska'dy:rəz-s] : [***desquadurez*** 1923] n.f. ; Instruction
**Rôet peus un tamm diskadurezh dehoñ ?** : Tu lui a donné un peu d'instruction ? *(Berrien, Ku)* ; **Un diskadurezh vad** : Une bonne éducation *(Berrien, Ku)*

**DISKARG(AÑ)** [dis'kargə] : [***discargaff*** 1499] vb. ; Décharger / Verser
**Diskarg e win** : Verser son vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**DISKENN** ['diskɛn] : [***disquenn*** 1499] vb. ; Descendre
**Diskennet omp d'hond war-zug ar Poulmig** : Nous sommes descendus en direction du Poulmic *(Plouïe, Ku)*

**DISKIÑ / DESKON** ['diski] ['dɛskən] : [***disquiff*** 1499] vb. ; Apprendre / Instruire
**Ta-kozh Jean oa disket un tamm** : Le grand-père de Jean était un peu instruit *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait sûrement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg, Ku)* ; **Ga diskiñ erru an nen** : L'on réussit en étudiant *(Berrien, Ku)* ; **Ma né bugale ur wech bannaket a zisko brezhoneg dehe** : S'il a des enfants un jour il leur apprendra le breton *(Berrien, Ku)* ; **Pé nije ur moman a ziske e-hun'** : Lorsqu'il avait un moment il apprenait tout seul *(Berrien, Ku)* ; **Gwelloc'h é dehe diskiñ galleg da zigentañ** : Il vaut mieux qu'ils apprennent tout d'abord le français *(Berrien, Ku)* ; **Disk a res c'hoari gitar dehe** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe, Ku)* ; **C'hoant meus da ziskiñ traou war Genevelen** : J'ai envie d'apprendre (des choses) sur Quinimilin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Diskiñ ga ub.** : Apprendre de qqn ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe, Ku)*

**DISKLABEO** [diskla'bɛw] : [***distlabeza*** 1716] vb. ; (se) Débarrasser
**Ahe meus disklabeet ur pakad labour** : Je me suis débarrassé là d'un sacré boulot *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ oun disklabeet deus an dra-he** : Je suis maintenant débarrassé de ça (c'est fait) *(Plouïe, Ku)*

**DIS(K)LAVANKAÑ** [dis(k)la'vãŋkə] : vb. ; Dégingander
**Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un den dislavanket** : Le jour du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe, Ku)*

**DISKLIPAÑ** [dis'klipə] : [***distlipa*** 1659] vb. ; Expliquer (par ext.) / Parler (avec difficulté)
**Ah ! n'é ket gouest da zisklipañ an dra-he !...** : Ah ! il n’est pas capable d’expliquer ça !.... *(Plouïe, Ku)* ; **Disklipañ mad a ra** : Il parle distinctement *(Plouïe, Ku)*

**DISKLÔ** ['disklo] : [***disglau*** XVIe] adj. & n.m. ; À l'abri de la pluie
**Daw vise lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il aurait fallu mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe, Ku)*

**DISKONTAÑ** [dis'kõntə] : [***diskonta*** 1927] vb. ; Guérir par formulation magique (guérisseur)

**DISKOUE / DISKEUV / DISKEUS / DESKON / DEUSKEUGN** ['diskwe] [dis'køv] [dis'køz] ['deskõn] [dœs'køɲ] : [***disguez*** XVIe ; ***discoign*** XVIIe] vb. ; Montrer
**Red é dec'h duskeuz din ho strakéres !** : Il faut que vous me montriez votre matériel pétaradant ! *(Poullaouen, Ku)*

**DISKRAPAD** [dis'krapəd-t] : [***discrapat*** 1659] vb. ; S'agiter
loc. **Diskrapad traou** : Brasser de l'air ; **Oa kime é tiskrapad traou** : Il ne faisait que brasser de l'air *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hemañ zo é tiskrapad evel ar yar** : Il travaille n'importe comment (mot-à-mot : Il s'agite comme la poule) *(Plouïe, Ku)*

**DISKRAPER-TRAOU** [diskrapər'trɔw] : n.m. ; Brasseur d'air (qui travaille n'importe comment, cf. **DISKRAPAD / MESKER-LABOUR / PIMOC'HER**)
**Ur pimoc'her, henn' ree ket labour fin gwech e-bed, oa kime é tiskrapad traou : un diskraper-traou** : C'est un cochon, il ne faisait jamais de travail soigné, il ne faisait que brasser de l'air : un brasseur d'air *(Plouïe, Ku)*

**DISKRUPES** [dis'krypəs] : adj. ; Décolleté(e) / Vêtement trop ouvert
**Diskrupes é, emm zo dehi lak ur mouchouer-goûg** : Son vêtement est trop décolleté, il faut qu'elle mette un foulard *(Plouïe, Ku)*

**DISLIVAÑ** [dis'liːvə] : [***disliuaff*** 1499] vb. ; Délaver
**Ur vantell hir ha dislivet** : Un long manteau délavé *(An Uhelgoat, Ku)*

**DISOÑJAL / DIJOÑJAL** [di'zõːʒəl] [di'ʒõːʒəl] : [***disongeal*** 1499] vb. ; Ne pas se rappeler / Ne pas y penser / Oublier
**Dijoñjet meus** : Je n'y ai pas pensé / Je me rappelle pas *(Plouïe, Ku)*

**DISPAR** ['dispar] : [***dispar*** 1499] adj. ; Exceptionnel(le) / Sans pareil(le)
**Un den dispar ma keret** : Une personne exceptionnelle si vous préférez *(Plouïe, Ku)*

**DISPARTÏAÑ** [dispar'tijə] : [***despartiaff*** 1499] vb. ; Séparer / Départager
**N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)*

**DISPLEG(AÑ)** [dis'pleːgə] : [***displegaff*** 1499] vb. ; Déplier / Exprimer
loc. **Displeg e soñj** : Exprimer ses pensées ; **Be zo tud ar mod-se ha faot ket dehe displeg o soñj** : Il y a des gens comme-ça qui n'aiment pas trop exprimer ce qu'ils pensent *(Plouïe, Ku)*

**DISTANKER-BOUTAILHOU** [distãŋkər bu'taʎu] : n.m. ; Tire-bouchon / Ouvre bouteille (cf. **TIR-BOUCHON**)
**An distanker-boutailhou barzh enni** : Le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)*

**DISTAOL(ER)** [dis'toːl(ər)] : [***distauleiñ*** 1732 ; ***distôler*** 1868] vb. ; Rejeter / Flanquer
**Distaol 'nehoñ war ar lor-zi** : Le flanquer sur le sol de la maison *(Sant-Herbod, Ku)*

**DISTAN(AÑ)** [dis'tãːn(ə)] : [***distana*** 1732] vb. ; (se) Refroidir
**Me zo hond da lak ar soubenn da zistan** : Je vais laisser la soupe refroidir *(Plouïe, Ku)*

**DISTANTAÑ** [dis'tãntə] : [cf. vx. br. ***tant*** n.m. *corde tendue*, **dis- + tant + -añ**] vb. ; Aérer (la paille du tas, après incendie par ex.)
**Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe, Ku)*

**DISTER** ['distèr] : [***dister*** XVIe] adj. ; Insignifiant / Chétif / (péj.) Quelconque / Déshérité(e) (fig.) / Modeste (sans sous) / & n. Détail / Futilité
**Tud dister** : Des gens modestes *(Plouïe, Ku)* ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand chose *(Plouïe, Ku)* ; **Dister ar wênn-avalou** : Le pommier est chétif *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo rañveg (dister ha bihen)** : Il est insignifiant (chétif et petit) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un dister (dra) a vank dehoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe, Ku)*

**DISTOKAÑ** [dis'tɔkə] : [***distokan*** 1931] vb. ; Donner un revers à / Décoller
**An den yowank-se neus distoket e gamarad** : Ce jeune homme-là a donné un revers à son camarade *(Plouïe, Ku)*
loc. **Distokañ deus an douar** : Décoller les pieds du sol en marchant ; **Hezh zistok deus an douar** : Il lève bien les pieds en marchant *(Plouïe, Ku)*

**DISTREMPAÑ** [dis'trɛ̃mpə] : [***distrempaff*** 1633] vb. ; Détremper / Tremper (mouillé(e))
**Distrempet é e zilhad** : Ses vêtements sont complètement trempés *(Plouïe, Ku)* ; **Me zo hond da zistrempañ ar soubenn** : Je vais mettre la soupe à tremper / La soupe est prête

*(Plouïe, Ku)*

**DISTROÑSAÑ** [di'strõsə] : [***distronsa*** 1914] vb. ; Retrousser
loc. **A'el zo da zistroñsañ an deliou, damaig vo glô** : Il y a du vent qui retroussent les feuilles, tout à l'heure il va pleuvoir *(Plouïe, Ku)*

**DISTROPAÑ** [dis'trɔ̀pa] : [***distropa*** 1659] vb. ; Dégager ce qui a été coupé à la faucille

**DIVALO** [di'vaːlo] : [m. br. ***dyvalau***] adj. ; Laid / Moche / Désagréable / Maladroit
**Divalo an amzer** : Le temps est moche *(Skrigneg, Ku)* ; **N'é ket re divalo** : Ce n'est pas trop moche *(Poullaouen, Ku)* ; **Eh, divalo !** : Eh toi le boudin ! *(Poullaouen, Ku)* ; **N'eus ket divalooc'h 'vitoñ** : Il n'y a pas plus laid que lui *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar stumm ma ka'et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen, Ku)* ; **Divalo da labourad** : Lent et maladroit au travail *(Poullaouen, Ku)* ; **Hezh gaosev divalo** : Il est vulgaire *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Ober divalo da ub** : Mal agir envers qqn ; **Gwraet meus divalo dehoñ** : J'ai mal agi envers lui *(Poullaouen, Ku)*

**DIVEMORIÑ** [dive'mɔːrə] : [***divemoriñ*** 1992] vb. ; Être à la masse
**Divemoret é** : Il est à la masse *(Plouïe, Ku)*

**DIVENN** ['diːvən] : [***divenn*** 1932] adj. & n.m. ; Aboulie (-ique) (sans volonté) / Long et ennuyeux
**Un den divenn** : Une personne aboulique *(Plouïe, Ku)* ; **Un dra divenn d'ober** : Une chose longue et ennuyeuse à faire *(Plouïe, Ku)*

**DIVE(O) / DIVÊT** [di'vɛːd-t] [di'vɛw] [di'vèːə] : [***divezaff*** 1499] adj. ; Dernier(e) / Arriéré(e)
**Un den divêt** : Une personne arriérée / Un simplet *(Plouïe, Ku)* ; **Med matresse divêtoc'h mod-se a teuy traou ba'r saoss** : Mais peut-être plus tard de cette façon on réalimentera la conversation (m-à-m : ... viendra des choses dans la sauce) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar foar diveo deus ar bla** : La dernière foire de l'année *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be tapet divêt gad e labour** : Avoir du retard dans son travail ; **Tapet é divêt gad he labour** : Elle a du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwelloh re a-bred evid re divêt** : L'avenir appartient à ceux qui se lèvent tôt (mot-à-mot : Mieux vaut trop tôt que trop tard) *(Plouïe, Ku)*

**DIVISKER / DIVICHER** [di'viskər] [di'viʃər] : [***diuesquer*** 1557] n. pl. ; Jambes
**Petra zo ahe ganoc'h etre ho tivisker ?** : Qu'avez-vous entre vos jambes ? *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**DIVUN(AÑ) / DIHUN(AÑ)** [di'vyːnə] [di'hyːnə] : [***dihunaff*** 1499] vb. ; (se) Réveiller
**An de war-lerc'h vintin p'oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien, Ku)*

**DIW** [diw] (devant voyelle **DIV** [diːv]) : [vx. br. ***diu***] nombre f. ; Deux (cf. **DOW** : nombre m. ; Deux)
**Div eur** [diːvər] : Deux heures *(Ku)* ; **Da ziv eur** : À deux heures *(Plouïe, Ku)*

**DIWALL / DIW'LL** ['diwal] ['diwəl] (& excl. ['djul]) : [***dioual*** XVIIIe] vb. ; (faire) Attention / Garder / Surveiller (troupeau, enfants...)
loc. **Diwall mat** : Bien surveiller

**DIWAR / DEWAR** ['divar] [dəwa(r)] : [***dioar*** XVe] adv. ; De (dessus) / Provenant de
loc. **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe, Ku)*

**DIWAR-BENN** [divar'bɛn] : conj. ; À propos de
**Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Parler à propos des vacances *(Plouïe, Ku)*

**DIWAR-LAÑS** [divar'lãs] : adv ; Par dessus la jambe
**Hezh a rae e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par dessus la jambe *(Plouïe, Ku)*

**DIWAR-LERC'H** [divar'lɛrh] : adv. ; À la traîne

**Diwar-lerc'h delc'hmad** : Continuellement à la traîne *(Plouïe, Ku)*

**DIWISK(AÑ)** [di'viskə] [divisk] : [***diuisquaff*** 1499] vb. ; Dévêtir
**Pé oaint deut, ha laret dehe 'n-im ziwisk** : Lorsqu'ils arrivèrent et qu'on leur dit de se dévêtir *(Plouïe, Ku)*

**DIZHTU** [dis'ty] : adv. ; (tout) De suite (cf. **D(O)UZHTU / DEUZHTU**)

**DI-ZOÑJER** [di'zõːʒər] : [***dizanger*** 1854] adj. ; Sans danger
**Di-zoñjer é neuhe** : C'est donc sans danger *(Berrien, Ku)*

**DIZOURIÑ** [di'zuːrə] : [***dizouraff*** XVIe] vb. ; Drainer
**Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe, Ku)*

**DIZOUSSAÑ** [di'zusə] : vb. ; (**da -**) (pour) Être définitivement doux
**Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat, Ku)*

**DIZROIÑ** [di'zrɔj] : [***dizroiñ*** 1992] vb. ; Faire demi-tour
loc. **Troiñ-ha-dizroiñ** : Tourner en rond *(Plouïe, Ku)* ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe, Ku)*

**DOARE** ['dwaːre] : [***doare*** XVIe] n.m. ; Manière / Genre (cf. **FESSON**)
**Un den a zoare** : Un homme de bonne manière *(Berrien, Ku)*
loc. **Male(ü)rus e damm doare** : Dans une situation précaire *(Skrigneg, Ku)*

**DOC'H** [dɔh] : prép. ; De / Du / Selon / À / Contre (cf. **DEUS, DEUH** etc...)

**DOIÑ** ['dɔj] : [***dezuiff*** 1499 ; ***dozwi*** 1716] vb. ; Pondre
**Yedal ar yer da hond da zoiñ** : Surveiller les poules pour savoir où elles vont aller pondre *(Plouïe, Ku)*

**DOMAJ** ['doməʃ] / **DOM A-SE** [domə'ze] : [n.m. ***doummag*** 1464 ; ***domaig*** XVIe] n.m. (pl. **-ou** [domaːʒu) ; Dommage
**Dom a-se n'eus ket voien da vusuliñ panever da se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen, Ku)*

**DON** ['dõːn] : [***don*** 1499] adj. ; Profond(e)
**Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut faire des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe, Ku)* ; **An Treger don** : Le Trégor profond *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**DOND** [dõn(d-t)] : [vx. br. ***diminet*** ; ***donet*** 1499 ; ***dont*** 1716] vb. ; Venir
**Deut oa an nos neuhe** : La nuit était donc venue *(Berrien, Ku)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha'on-me memestra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg, Ku)* ; **Deus en ti dizhtu** : Viens de suite dans la maison *(Skrigneg, Ku)* ; **Deus pelec'h oa hemañ da zond** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Plouïe, Ku)* ; **An amzer da zond** : L'avenir / Le futur *(Ku)* ; **Da gentañ toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe, Ku)* ; **Moien zo doc'h dond** : Vous pouvez venir *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Deut é** : Ça y est *(Plouïe, Ku)* ; **Da hortos marc'hadourien da zond** : En attendant la venue des marchands *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Da zond = D'ond** : À venir ; **Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond a-benn da +** ***vb*** : Arriver à + vb ; **Teuin ket benn d'ober anehoñ ba'r mare** : Je n'arriverai pas à le faire dans les temps *(Plouïe, Ku)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond ba e benn** : Se rappeler / Revenir à l'esprit ; **Me meus bet gwelet toud an**

**dra-he, ha houzon papred, med daw é dehoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond ba e soñj** : Passer par la tête ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien, Ku)*
loc. **Dond ba plass ub.** : Prendre la place de qqn ; **Ha petra ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui a pris sa place *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond d'an traoñ** : Descendre ; **Ha deut da ivañ e vann'h d'ar bourk d'an traoñ** : Et il est descendu boire son verre au bourg *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Dond da ub.** : Venir (à l'esprit) ; **Na teu ket (din)** : Ça ne me vient pas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond da soñj da + ub.** : (Re)venir à l'esprit de + n.m. ; **Bremañ zo deut da soñj din** : Ça m'est revenu maintenant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond d'un taol** : Venir d'un coup ; **An dra-he teu ket d'un taol ar mod-se** : Ça vient pas d'un coup comme ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond en-dro** : Revenir ; **Benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod, Ku)* ; **Dond en-dro benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond da ve** : Devenir ; **An dud 'teuient ket da ve ken kozh...** : Les gens ne devenaient pas si vieux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond deus** : Provenir de ; **Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond (e)vel** : Venir comme ; **Deut oa evel sakrist** : Il était venu comme sacristain *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Dond maes** : Sortir (de) ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe, Ku)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond war an oad** : Avancer en âge / Devenir vieux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond war-gont e-hun'** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war-gont ma-hun'** : Mais lorsque après ça je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond (mad) war-horre e véc'h** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med 'hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond war-lerc'h ub.** : Suivre qqn ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve la-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien, Ku)*
loc. **Pé vé deut** : Au bout de : **Pé vé deut pe'r pemp bugal** : Au bout de quatre cinq enfants *(Plouïe, Ku)*

**(D)OR** ['dɔːr] : [***dor*** 1499] n.f. (la porte **an nor** [ã'nɔːr]) (pl. **dorojou** [do'roːʒu] / **doriou** ['dɔrju]) ; Porte
**Mi zigoro an nor, ma sent da baotr deuhoun 'ho eürus** : J'ouvrirai la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien, Ku)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit, hag ar re a blijent ket a vé lesket da vale** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent, et tu laisses courir ceux qui ne te plaisent pas *(Berrien, Ku)* ; **Daoñ !! Daoñ !! War an nor** : Toc !! Toc !! Sur la porte *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor dehoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Heñw tigor or e forn** : Il ouvre la porte de son four *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Cherr an nor war ub.** : Fermer la porte derrière qqn ; **Sarr an nor warnehoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Digor an nor war** : Ouvrir la porte (qui mène à / du) ; **Ha na gwraet an alc'hwo da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ha Yann (é) tigor e or war e forn** : Et Yann d'ouvrir la porte de son four *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Toull an nor** : Pas de (la) porte / Entrée d'un bâtiment ; **Ba toull an nor** : Au pas de la porte *(Plouïe, Ku)* ; **War toull e zor** : Sur le pas de sa porte *(Skrigneg, Ku)*

**DOR-DAL** [dɔr'daːl] : n.f. (la porte d'entrée **an nor-dal**) ; La porte d'entrée, du portail, du frontispice d'une église ou d'un autre bâtiment.
**Ha me a-dre an nor-dal ba'h an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien, Ku)*

**DORN** ['dɔrn] : [vx. br. ***durn*** ; ***dornn*** 1464] n.m. (pl. **-iou** ['dɔrnju]) ; Main (cf. **(an) DOWORN** ['dɔwərn] : (les) deux mains)
**Heñw bassee e dorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Sant-Herbod)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holeriou, an dorn dihou foñs o bragou, ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Hezh a stag e zorn deus e vone** : C'est un grippe-sous *(Plouïe, Ku)*

**DORNAÑ** ['dɔrnə] : [***dornaff*** 1499] n.vb. & vb. ; Battre / Battage
loc. **Un devezh-dornañ** : Une journée de battage ; **Un devezh-dornañ ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe, Ku)*

**DORNAD** ['dɔrnəd-t] : [***dornat*** 1499] n.m. (pl. **dornajou** ['dɔr'naːʒu]) ; Poignée de
**Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien, Ku)*

**DORNET** ['dɔrnəd-t] : [***dornet*** 1876] adj. ; Adroit(e)
loc. **Dornet mad** : Adroit(e) / Doué(e) de ses mains ; **Hezh zo un den dornet-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe, Ku)*

**DOUAR** ['duwər] : [vx. br. ***doiar*** ; ***douar*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [du'waːru]) : Terre / Terrain / Sol / Par-terre / Terroir
**Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe, Ku)* ; **Daoust ha ma oa an erc'h war an douar** : Malgré la neige qui recouvrait la terre *(Skrigneg, Ku)* ; **Ken tiw an erc'h war an douar 'vel eh é !** : La neige si épaisse sur le sol ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Douarou ha vise sterd da labourad anehe** : Des terres difficilement arables *(Plouïe, Ku)* ; **Douar aes da labourad** : Une terre facile à travailler *(Plouïe, Ku)* ; **Douarou ha vise kalz mein war'nehe** : Des terres très rocailleuses *(Plouïe, Ku)* ; **Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg, Ku)* ; **C'hwiled a vé ka'et ba'n douar** : On trouve des insectes dans la terre *(Plouïe, Ku)* ; **Douar deus ar c'hentañ** : Des terres parmi les meilleures *(Plouïe, Ku)*
loc. **Difontañ douar** : Enlever la coucher superficielle de la terre *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Distokañ deus an douar** : Décoller les pieds du sol en marchant ; **Hezh zistok deus an douar** : Il lève bien les pieds en marchant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar-brug** : Terre de bruyère, en friche *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Douar (é) tihan** : Terre au repos, jachère *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Douar frost** : Terre en friche, inculte *(Pleyben, Ku)*
loc. **Douar gwleb** : Terre humide ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar kri** : Terre pauvre *(Ku)*
loc. **Douar mad** : Bonne terre ; **Barzh ur feurm ha vise douar mad barzh** : Dans une ferme où il y avait une bonne terre *(Plouïe, Ku)* ; **Douar mad evid toud** : De la terre bonne pour tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar plên** : Terre moyenne ; **Ni zo ba douar plên a-peu-prè, douar pass deus ar c'hentañ, med douar mad memestra barzh kêr amañ** : Nous sommes sur une terre moyenne à peu près, pas les meilleures terres, mais une bonne terre tout de même ici au village *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar stu** : Terre préparée à recevoir la semence *(Pleyben, Ku)*
loc. **Douar treut** : Terre pauvre ; **Na temz na teil set' an dra-he vé douar treut** : Ni engrais ni fumier voilà de la terre pauvre *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Douar war-goste** : Terrain en pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lodenn-douar** : Zone géographique ; **Ar lodenn-douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pal torriñ-douar** : Bêche *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux *(Ku)*
loc. **Rusañ an douar** : Traîner par-terre ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui trainait quasiment par-terre *(An Uhelgoat, Ku)*

loc. **Troiñ douar** : Charruer la terre *(Ku)*

**DOUE** ['duwə] : [***doe*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) ; Dieu
**Ma Doue** ! : Mon Dieu ! *(Ku)*

**DOUG(EN)** ['duːgən] ['dug] : [***doen*** 1499 ; ***douguen*** 1633] vb. ; Porter
**Re vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe, Ku)* ; **Houmañ na nerzh 'vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe, Ku)*

**DOUGERES** [du'geːrəz-s] : [***douguerez*** XVIe] adj. & n.f. ; Enceinte / & Femme enceinte
**Pé nïe gouiet he mamm la oa dougeres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe, Ku)* ; **An heñi nïe laket ar plac'h dougeres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe, Ku)*

**DOUPIER** ['dupjər] ['dupcɛr] : [***toupyer*** XVIe] n.f. (pl. **-ou** [du'pjɛru]) ; Nappe / Napperon

**DOUR** [duːr] : [vx. br. ***duur*** ; ***dour*** 1499] n.m. ; Eau
**Ken lardet vise benn vise bet voien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)* ; **Vïe losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe, Ku)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be etre dour ha tan** : Être entre deux eaux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dour a ra** : Il pleut à grosses gouttes *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau) *(Ku)*
loc. **Sklufad-dour / Strufad-dour** : Ondée de pluie ; **Ba parres Ar Fouillez zo bet ur sklufad-dour fenos** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*

**DOURENN(IÑ)** [du'rɛnə] : [***dourennein*** 1904] vb. ; Irriguer / Hydrater
**Dourenn ar prad vise gwraet e-tro fin mis-kerzu hag ba komañsamant mis-kenver, drame da gaoud yeot da droc'hiñ pé vise mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwevrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe, Ku)*

**DOURIÑ / DOURAÑ** [duːrə] : [***douraff*** 1633] vb. ; Irriguer
**(G)wachiñ ar prajou vise gwraet evid dour(iñ) anehe pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des rigoles dans les prés pour les irriguer puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe, Ku)*

**DOUSS** [dus] : [***doucc*** 1464] adj. ; Doux (-ce) / **DOUSSIG** ['dusig-k] : adj. ; Tout doucement
**An heñi a vise douss ha trankil, ha amzer dehoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un den pouer » deus outoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h douss** : Une femme douce *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise mad ha douss ar goñ** : Quand l'hiver était bon et doux *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe, Ku)* ; **Rôet gwin douss dehañ** : On lui a donné du vin doux *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Avalou douss** : Pommes douces *(Plouïe, Ku)*
loc. **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douss-treñk** : Aigre-doux ; **Avalou douss-treñk** : Pomme aigres-douces *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kig douss** : Viande de bœuf (viande douce) *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Laezh douss** : (du) Lait doux ; **Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat, Ku)*

**DOUSSAÑ** ['dusə] : vb. ; (**da** -) (pour) Être doux

**FROST / VROST** [frɔst] [vrɔst] : [***frost*** 1533] n.m. & adj. ; Friche / & En friche
loc. **Douar frost** : Terre en friche *(Pleyben, Ku)*

**FROSTACH** ['frɔstaʃ] ['vrɔstaʃ] : [***fraustaich*** 1732] n.m. (pl. **-ou**) ; Franc-bord / Bande de terre bordant le talus où la récolte est médiocre *(Pleyben, Ku)*

**FROUD** [fruːt] : [***frot*** 1273 ; ***frout*** 1351] n.m. (pl. **-ou**) ; Cascade

**FUSUILH / VUSUILH** ['vyzəl] : [***fusill*** 1464] n.f. (pl. **-ou**) ; Fusil
**C'hwi peus ur vusuilh dow denn !** : Vous vous avez un fusil à deux coups ! *(Poullaouen, Ku)*

**FWESKENN** ['fwɛskɛn] : [***fesquen*** 1723] n.f. (pl. **feskennou**) ; Fesse
**Tammou mad vise ba'r fweskenn dalc'hmad** : Il y en avait toujours pas mal dans la fesse (la chair, viande) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mank a ra ba e feskennou** : Il est trop maigre des fesses, pas assez musclé, etc... *(Plouïe, Ku)*

**GA(D)** [ga(d)] : [vx. br. ***cant*** ; ***gant*** 1499] conj. ; Avec / Munis de / En compagnie de / Grâce à / Par / Malgré / Doté de / À cause de (cf. **DIGA(D)**) / & résultative directe : Par / Tout en
**Ga ferier** : Munis de fourches *(Plouïe, Ku)* ; **Ga krogou** : Munis de crocs *(Plouïe, Ku)* ; **Ganen-me 'ma alc'hwo ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien, Ku)* ; **Eürus vije bet ganen-me koulskoude** : Il aurait cependant été heureux en ma compagnie *(Berrien, Ku)* ; **Ur valc'h gantoñ war e skoa** : Il portait une faux à l'épaule *(Berrien, Ku)* ; **Hañw neuhe 'h a en-dro assames gad himañ** : Il repart donc en sa compagnie *(Berrien, Ku)* ; **Gad an arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien, Ku)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe, Ku)* ; **Med ar re-he vise labourad assames ganomp memestra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **Med alïes viemp mevelien gante** : Mais nous étions souvent leurs commis *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe, Ku)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg, Ku)* ; **Benn 'nie echou ga'n orz chete anehi** : Quand il avait terminé d'utiliser la masse il la jetait *(Sant-Herbod, Ku)* ; **...Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ...Et on ne parlait que de ça *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou 'vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout pour le moment *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe, Ku)* ; **Ga labourad erru an nen** : L'on réussit par le travail *(Berrien, Ku)* ; **Ga diskiñ erru an nen** : L'on réussit en étudiant *(Berrien, Ku)* ; **Gad amzer yin** : Par temps froid *(An Uhelgoat, Ku)*

**GALL(ED) / GELL(ED)** ['galət] ['gɛlət] : [***galloet*** 1499 ; ***gallout*** 1633] vb. ; Pouvoir
**Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da berag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » (cf. **TREW-LANN**) *(Plouïe, Ku)* ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med 'hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)* ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe, Ku)* ; **Da gentañ-toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini, ha vise béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe, Ku)* ; **Ma zad na kontinuet d'hond d'ar skol pa galle** : Mon père avait continué d'aller à l'école quand il pouvait *(Berrien, Ku)*

**GALLEG** ['galɛk] : [***gallec*** 1622] n.m. ; Français (langue)
**Ar re gozh ouient ket galleg** : Les anciens ne savaient pas le français *(Berrien, Ku)* ; **Me vise kaoseet galleg deuhouin ga ma zud** : Mes parents me parlaient français *(Berrien, Ku)*

**GALOUP(AD)** [ga'lupət] : [***galoupat*** 1732] vb. ; Galoper / Courir / Grouiller
**Ale, d'ar gwele en-ur haloup !** : Allez, au lit et en vitesse ! *(Plouïe, Ku)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent comme ça ! *(Plouïe, Ku)*

**GAN(IÑ)** [gãːnə] : [***gannein*** 1723 ; ***ganañ*** 1992] vb. ; Mettre au monde / Enfanter / Naitre
**Henn'zh zo ganet (goude ar c'hrampouzh / goude hanternos / deus fin ar si'n / deus penn-kentañ ar su'n)** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après les crêpes / après minuit / à la fin de la semaine / au début de la semaine) *(Ku)* ; **Ahe oa ganet ar vamm-gozh ? Ya, ganet é ba'h an Uhelgoat** : C'est là qu'est née la grand-mère ? Oui, elle est née à Huelgoat *(Plouïe, Berrien, Ku)*

**GAOL** ['gɔwəl] : [vx. br. ***gabl*** ; ***gaul*** 1659] n.m. ; Entrejambe / Fourche
**Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ki-gaol** : Obsédé sexuel / Chaud lapin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Laezh-gaol** : (du) Sperme (lait d'entrejambe) ; **Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat, Ku)*

**GAOL(I)AÑ** ['gɔwl(j)ə] : [***gauli*** 1732 ; ***gaolia*** 1925] vb. ; Fourcher / Enjamber
loc. **Laezh-gaol** : (du) Sperme (lait d'entrejambe) ; **Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat, Ku)*

**GAOL(I)ATA** [gɔwl'(j)atə] : [***gaoliata*** 1876] vb. ; Enjamber / Chevaucher

**GAWR** ['gawər] : [vx. br. ***gabr*** ; ***gaffr*** 1499] n.f. (pl. **gewr** [gɛwr]) ; Chèvre
loc. **Drailh-hawr** : Grosse Houe / Marre *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Drailhañ-hawr** : Défricher une terre (avec une grosse houe) *(An Uhelgoat, Ku)*

**GAR** [gaːr] : [***garr*** 1499] n.f. ; Jambe (cf. **(an) DIWHAR** : (les) Deux jambes)
**Troñsañ gar e vragou** : Retrousser le bas de son pantalon *(Ku)*

**GARD-MAÑJE** [gardə'mãʒe] : n.m. ; Garde-manger
**Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen, Ku)*

**GARZH** [garz] : [***garz*** 1499] n.f. (pl. **girji** ['girʒi] **girj(i)er** ['girʒ(j)ər]) ; Dépotoir / Haie / Talus
**Dreist d'ar girji** : Par dessus les haies *(Plouïe, Ku)* ; **Chet an dra-he ba'r harzh !** : Jette ça dans le talus ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*

**GAST** [(')gast] : [***gast*** 1499] n.f. & interj. ; Putain / Pute
**Med gast an traou 'h ae fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Petra ar hast... ?** : Putain mais qu'est-ce que... ? ; **Med petra ar hast zo amañ gi-mañ ?!** : Mais putain mais qu'est ce qui se passe ici ?! *(Sant-Herbod, Ku)*

**GAWRIG-AN-HAÑW** [gawrigãn'ãw] : n.f. ; Engoulevent (oiseau, mot-à-mot : Chevrette de l'été) *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**GEIS** [gɛjz] : [***gueys*** 1732] n.m. (pl. **-ou**) ; Manières / Simagrées / & pl. Préludes (sex.) / Chauffe (sex.)
**Hemañ a ra geisou** : Il fait des simagrées *(Poullaouen, Ku)* ; **Hag un tamm geis oa gwraet dehoñ 'e** : Et elle le chauffa un peu aussi *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hei komañs ober memes geisou gantoñ** : Elle commença à lui faire les mêmes préludes *(Sant-Herbod, Ku)*

**GINOU / GENOU** ['geːnu] ['giːnu] : [vx. br. ***genou***] n.m. ; Bouche / Gueule
**An den flaw-mañ ne sarr genou e-bed** : Ce sans gêne ne la ferme jamais *(Rostrenn, Ku)*
loc. **Astenn e hinou** : Se mêler de tout ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he ginou** : Elle est venue pour se mêler de tout, faire sa commère *(Plouïe, Ku)*
loc. **Digor e hinou** : La bouche ouverte ; **Chom a ra ahe digor e hinou evel an alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ginou-ledan** : Grande gueule *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ginou-patates** : Idiot(e) (du village) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ginou put** : Langue de vipère (sycophante) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaoud ur ginou dru** : Être un goinfre ; **Te hes ur ginou-dru** : T'es un goinfre *(Plouïe,*

*Ku)*
loc. **Stag e hinou deus** : Scotché(e) à (fig.) ; **Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe, Ku)*

**GINOWENN / GINAOUENN** [ge'nɔwən] [gi'nɔwən] : [***guenouat*** XVIe] n.f. ; Bouchée
**Me zo hond da zeb ur hinowenn** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg, Ku)*

**GI(S) / GIJ** [giːz] [giːʒ] : [***guis*** 1519] n.f. & adv. (pl. **-iou / gijou**) ; Manière / & Comme / De la même manière que / Époque
**Me meus bugwale da vagañ... (ha me a gi-se, ha me ar mo-se)** : J'ai des enfants à nourrir... (et patati et patata) *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ahe gi(s)-mañ** : Là-même ; **Oh matresse vé ket kalz ahe gis-mañ** : Oh il n'est peut-être pas souvent là-même *(Berrien, Ku)*
loc. **Ahe his-se** : Par là-même ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à côté par là-même *(Plouïe, Ku)*
loc. **Amañ gi-mañ / Amañ hi-mañ** : Ici-même ; **Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **D'ar his-se** : À cette époque (-là) ; **Glô a ree ga deliou erc'h neuhe d'ar his-se** : Il pleuvait alors mêlé de flocons de neige à cette époque *(An Uhelgoat, Ku)*

**GITAR** ['gitar] : [***qitarr*** 1732] n.m. (pl. **-iou**) ; Guitare
loc. **C'hoa(r)i gitar** : Jouer de la guitare ; **Disk a res c'hoari gitar dehe** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe, Ku)*

**GLAS** [glaːz-s] : [vx. br. ***glas***] adj. ; Bleu(e) / Vert (végétaux)
**Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe, Ku)* ; **Ba Uhelgoat zo mein-gris ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe, Ku)* ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger

**GLAVOUR** ['glavur] : [vx. br. ***glaur*** *humeur*] n.m. ; Morveux
**Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez, Ku)*

**GLEO** ['glew] : [***dleout*** 1499 ; ***dlea*** 1659] vb. ; Devoir
**Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe, Ku)*

**GLÔ / GLAW** [gloː] ['glaw] : [***glau*** 1499] n.m. ; Pluie
**Glô da stagañ ar boultrenn** : Petite pluie fine qui n'hydrate pas le sol *(Plouïe, Ku)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel)** : Le temps est (à la pluie / au vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe, Ku)* ; **Tost ar glô** : La pluie est proche *(Plouïe, Ku)* ; **Glô a vije, ha du ha toud** : Il pleuvait et il faisait noir *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Barrenn-glô** : Arc-en-ciel ; **Ur varrenn-glô** : Un arc-en-ciel *(Groñvel, Ku)*
loc. **Glô kreiste / Glô pa'n de** : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Glô-brass / Glô-pounner** : Grosse pluie *(Ku)*
loc. **Glô-fin** : Pluie fine (cf. **Gwlisenn**) *(Ku)*
loc. **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pikadennou glô** : Des gouttes de pluie *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**GLOSARD** ['glɔːzərt] : [***glosard*** 1633] n.m. (pl **-ed**) ; Fauvette
**Ur glosard é** : C'est une fauvette *(Ar C'hloastr-Pleyben, Ku)*

**GLOW / GLAOU** [glow] : [***glou*** 1499 ; ***glaou*** 1623] coll. ; Charbon / Braise / & fig. Tune / Pognon / Oseille (cf. **TACH / SEGAL**)
**D'ar mare-se oa ket ar fèr 'vel bremañ, neuse vise digoret ha vise laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe, Ku)* ; **Neus ket glow kin** : Il n'a plus de pognon *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh neus glow 'leizh** : Il a beaucoup de pognon *(Plouïe, Ku)*
loc. **Poull-glow** : Aire du charbonnier ; **Gwechall, ba koat an Uhelgoat, vise kalz**

**poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)*

**GO** [goː] : [***go*** 1499] n.m. & adj. ; Fermentation / Fermenté / Pousse
**Me 'h a da lak toas go** : Je vais mettre la pâte en fermentation *(Sant-Herbod, Ku)*

**GO(A)Ñ(W) / GOOÑ** [gõ:(w)] [goːõ] : [vx. br. ***gouiam*** ; ***gouaff*** 1499] n.m. ; Hiver
**Rust ar gooñ** : L'hiver est rude *(Skrigneg, Ku)* ; **Pé vise mad ha douss ar goñ** : Quand l'hiver était bon et doux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de Novembre hiver peu vigoureux *(Rostrenn, Ku)*

**GO(A)ÑVEZH / GOOÑVEZH** ['gõːvəs] ['goõːvəs] : [***gouanvez*** XVIIIe] n.m. (pl. **go(a/o)ñvechou**) ; Durée d'un hiver
**Ur gooñvezh kaled-malerus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg, Ku)*

**GOAPER** ['gwapər] : [***goapaer*** XVIe] n.m. ; Farceur
**« Hezh zo ur goaper » vise laret deus outoñ** : On disait de lui que c'était un farceur *(Plouïe, Ku)*

**GODELL** ['goːdəl] : [***godell*** XVIe] n.f. (pl. **-ou** [go'dɛlu] / **godilli** [go'dili]) : Poche (de vêtement)
**E zoworn ba'n e hodellou** : Les mains dans les poches *(Plouïe, Ku)* ; **An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Godell-bruched** : Poche de poitrine ; **Ba e hodell, ba e hodell-bruched** : Dans sa poche, dans sa poche de poitrine *(An Uhelgoat, Ku)*

**GOELL** [gwɛl] : [***goell*** 1499] n.m. ; Levain
loc. **Laezh-goell** : (du) Lait fermenté ; **Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat, Ku)*

**GOELLAÑ** ['gwɛlə] : [***goellañ*** 1992] vb. ; Fermenter
**Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat, Ku)*

**GOIÑ** ['gɔj] : [***goaff*** 1499] vb. ; Fermenter / Pousser (pâte)
**Laket e doas da hoiñ** : Il a mis sa pâte en pousse *(Sant-Herbod, Ku)*

**GOLO** ['goːlo] : [***golo*** 1499] adj. & n.m. (pl **-iou**) ; Couvercle
loc. **Golo-pod** : Cocu (homme) ; **Hezh zo ur golo-pod** : C'est un cocu *(Plouïe, Ku)*

**GOLOIÑ / GOLEIÑ** [go'loj] [go'lɛj] : [***gueleiff*** 1499 ; ***goloi*** 1659] vb. ; (se) Couvrir / (se) Recouvrir
loc. **Boutou goloet** : Sabots en bois recouverts de cuir sur le dessus du pied *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**GONID / GONE** ['gõːnit] ['gõːnə] : [vx. br. ***guinit*** ; ***gounit*** XVIe] vb. ; Gagner
**Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini, ha vise béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe, Ku)*

**GORRE / GOURRE** ['gɔːr(ə)] ['guːr(ə)] : [***gorre*** 1427] n.m. ; Dessus / Haut / Surface
**Ba Plouïe zo diw lodenn, ar goueleg hag ar gorre** : Il y deux parties à Plouyé, le bas et le haut *(Plouïe, Ku)* ; **Ar gorre é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « gorre » c'est l'Est (le haut) de la paroisse *(Plouïe, Ku)* ; **Kreis 'tre ar gorre hag ar goueleg** : Au centre entre le haut et le bas *(Plouyé, Ku)*
loc. **Dre war-horre** : Par le dessus ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle à chaque coin du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)*
loc. **War ar gorre** : À la surface ; **Ken vise deut ar rejin war ar gorre** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Kastell-Ne, Ku)*

loc. **War-horre** : Dessus ; **War-horre ha dindan** : Dessus et dessous *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm torch gwenn ha gwraet dow skloum war e hourre** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)*

**GO(R)TOS / GO(R)TEI** ['gɔʳtəs] [gɔr'tɛj] : [***gortos*** 1499] vb. ; Attendre
**Go'tos 'ta !** : Attends donc ! *(Plouïe, Ku)* ; **Gortes bremañ...** : Maintenant attends... *(Plouïe, Ku)* ; **Go'tos go'tos ! / Go'teis go'teis !** : Attends deux secondes ! *(An Uhelgoat, Plouïe, Ku)* ; **Med gorteit 'ta !** : Mais attendez donc ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Da hortos** : En attendant ; **Da hortos marc'hadourien da zond** : En attendant la venue des marchands *(An Uhelgoat, Ku)*

**GOUARNAMANT** [gwar'namãn-t] [gwar'nãmãn-t] : [***gouuernement*** XVIe] n.m. (pl. **gouarnamañchou**) ; Gouvernement
**Ar gouarnamant kozh** : L'ancien gouvernement *(Berrien, Ku)*

**GOUD(E)** ['guːdə] : [vx. br. ***gueti*** ; ***goude*** 1499] adv. & prép. ; Après
**Goude vie troc'het ar voenn** : Après qu'on ait coupé le foin *(Plouïe, Ku)* ; **Goude lein / Goude kreiste** : Après (le) déjeuner / L'après midi *(Ku)* ; **Goude merenn** : Après (le) quatre-heures *(Ku)* ; **Goude koan** : Après (le) dîner *(Ku)*
loc. **Goude-se** [gu(d)'ze] : Ensuite / Après ça / Par la suite / Plus tard ; **Goude-se oa ar labour d'ober** : Il y avait ensuite le travail à faire *(Berrien, Ku)* ; **Ha goude-se neuhe oa ur c'holier** : Et ensuite il y avait donc un collier *(Skrigneg, Ku)* ; **Med pé oan deut goude-se war-gont ma-hun'** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe, Ku)* ; **Da 'n-em zibarbouilh goude-se** : Pour se dépatouiller par la suite *(Berrien, Ku)* ; **Med ur c'hard-eur all goude-se na ka'et ur voien** : Mais un quart d'heure plus tard il avait trouvé un moyen *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Ha goude + vb** : Et malgré que + vb. / Et même si ; **Ha goude vise bet un tamm treus** : Et malgré qu'il fut un peu de travers (son allure) *(Plouïe, Ku) ;* **Goude vije un tamm malseieg** : Et s'il était un peu moche *(Plouïe, Ku)*

**GOUEL / GOUIL** [gweːl] [gwiːl] : [***goel*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['gwelju] ['gwilju]) ; Fête religieuse
**Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Gouel-Yann** : La fête de la Saint-Jean ; **Tantad Gouel-Yann vise gwraet** : On faisait le feu de la Saint-Jean *(Plouïe, Ku)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gouel-Mikêl** [mi'cɛːl] : Fermage (anc.) *(Ku)*
loc. **Gouel-Nedeleg** : La fête de Noël ; **Gwechall vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale 'med da ouel-Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe, Ku)*

**GOUELEG** ['gwɛlɛk] : [***gouelet*** 1448] n.m. ; Bas / Partie inférieure / Ouest d'une commune
**Ba Plouïe zo diw lodenn, ar goueleg hag ar gorre** : Il y  deux parties à Plouyé, le bas et le haut *(Plouïe, Ku)* ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe, Ku)* ; **Kreis 'tre ar gorre hag ar goueleg** : Au centre entre le haut et le bas *(Plouyé, Ku)*

**GOUENN** [gwɛn] : [***gouen*** 1633] n.f. (mut. **ar ouenn** / pl. **-ou**) ; Race / Type, sorte
**An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe, Ku)* ; **Ur ouenn fall a batates** : Une mauvaise espèce de pommes de terre *(Berrien, Ku)*

**GOUER** [gwɛːr] : [***gouhezre*** 1630] adj. ; Timide *(Ku)*
**Hezh zo un dén gouer** : C'est une personne timide *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo gouer hardi !** : Il est extrêmement timide *(Poullaouen, Ku)*

**GOUEST** [gwest] : [***goest*** 1876] adj. ; Capable
**Med vises ket gouest da lak anehoñ d'ond mignoc'h evid vo gouest d'ober** : Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe, Ku)* ; **Kaoud a ra din on gouest da lar doc'h** : Je crois que je suis capable de vous dire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Be zo tud gouest d'ober ur sac'had ga nebeud a dra, med me n'on**

**ket evid kaojèl ar mod-se diwar nitra** : Il y a des gens capables de faire des montagnes de pas grand-chose, mais moi je ne peux pas parler comme ça à partir de rien *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)* ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da betra vie laret an dra-se** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe, Ku)* ; **N'on ket gouest da lar dit** : Je ne peux pas te dire *(Plouïe, Ku)* ; **Adrame vise re yin an a'el vie ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ vêmp ket gouest da gomz an eil d'egile** : Ici on ne pouvait même pas se parler *(Plouïe, Ku)* ; **N'on ket gouest da jom ar mo-se** : Je ne peux pas rester comme ça *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel 'nehe** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe, Ku)*

**GOULL / GOULENN** [gul] ['guːlən] : [***goulenn*** 1499] vb. ; (**- ga** & **- diga**) Demander (à) / Demander (un prix) / (**- ub**) Demander (qqn)
**Daw vo din goull ba un tu benneket biou pelec'h mond** : Il faudra que je demande quelque part par où aller *(Leuhan, Ku)* ; **C'hoant na da houll ganec'h a-raog** : Il voulait vous demander avant *(Plouïe, Ku)* ; **Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien, Ku)* ; **Sell ar person a houlle diga Yves** : Et voilà le recteur qui demande à Yves *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Mïoc'h vie goullet** : On demandait plus *(Plouïe, Ku)* ; **Un hanter-re houlles evid da lon** : Tu demandes un peu trop (cher) pour ta bête *(Plouïe, Ku)* ; **Ah bremañ houlles re genin 'hat** : Là tu m'en demandes trop *(Plouïe, Ku)* ; **Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant si tu demandes *(Skrigneg, Ku)* ; **Kistion aha'mp, goull** : Questionne-nous, demande *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar person peus goullet deg mil lur gantoñ** : Tu as demandé dix mille francs au recteur *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Tou'n dud houlle** : Tout le monde demandait *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Tou'n dud houlle an eil d'egile é wel anehoñ o tond** : Tous les gens se demandaient l'un l'autre en le voyant venir *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Tapet é ba e houll** : L'affaire est close (vendu trop vite, au dépend du vendeur) *(Plouïe, Ku)*

**GOULLO** ['gulɔ] : [vx. br. ***guolong*** ; ***gollo*** 1499] adj. ; Vide

**GOULOU** ['guːlu] : [vx. br. ***guolou*** ; ***golou*** 1499] n.m. (pl. indéf. **gouleier**) ; Lumière / Chandelle (de)
loc. **Goulou-roussin** : Chandelle de résine ; **Plantañ goulou roussin dehoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Sant-Herbod, Ku)*
**Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumette *(Ar Fouillez, Ku)*

**GOU(L)SKOUDE / KOU(L)SKOUDE** [gus'kuːdə] [kus'kuːdə] : adv. ; Cependant (cf. **KOULSKOUDE**)

**GOURENES** [gur'eːnɛs] : [***gourenes*** 1716] n.f. (pl. **-ou**) ; Presqu'île (de)
**D'an driwec'h a vis-gwengolo oa krog an emgann diveo ba gourenes Kraozon** : Le dix-huit septembre la dernière bataille commença dans la presqu'île de Crozon *(Plouïe, Ku)*

**GOURLAÑCHENN / GOURLEÑGNENN / GOURLAÑGNENN** [gur'lã(j)ʃɛn] [gur'lɛ̃ɲɛn] [gur'lãɲɛn] : [***gourlanchen*** 1659] n.f. (pl. **-ou / gourleñgnou** [gur'lɛ̃ɲu]) ; Gosier
**Ahe 'h a traou ba'r gouleñgnou !** : Ça y va avec l'alcool ! (marque d'exaspération, mot-à-mot : Là il va des choses dans les gosiers) *(Plouïe, Ku)* ; **Ur bann'ig hini melen da zigrastrañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez, Ku)*

**GOUROWIAÑ** [gu'rowjə] : [***gouraouï*** 1732] vb. ; (s') Enrouer / (s') Érailler
**Gourowiet é** : Il est enroué *(Berrien, Ku)*

**GOUT** [gu-t] : [***goust*** 1723] n.m. ; Goût
**Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Kastell-Ne, Ku)*

**GOU(ZOU)D** [guːt] : [***gouzuout*** 1499] vb. ; Savoir
**Te oar brezhoneg mad** : Tu sais bien le breton *(Plouïe, Ku)* ; **Na ouie ket pelec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe, Ku)* ; **N'ouon ket penaos vise gwraet** : Je ne sais pas comment on faisait *(Plouïe, Ku)* ; **Ya goûd a hounn** : Oui je sais *(Plouïe, Ku)* ; **Me n'ouzon ket dig-eñw n'é ket « hinkan » vé gwraet deus an dra-he** : Je ne sais pas si ce n'est pas « hinkan » que l'on utilise pour dire ça *(Plouïe, Ku)* ; **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he, ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe, Ku)* ; **Passeal ar reve 'vid gouzoud dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe, Ku)* ; **Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe, Ku)* ; **Pé nie gouiet he mamm la oa dougeres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe, Ku)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-hañ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Na ouien ket dalc'hmad 'è** : Je ne savais pas constamment non-plus *(Skrigneg, Ku)* ; **Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg, Ku)* ; **Pegur ouie toud** : Puisqu'il savait tout *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Te oar ? Me n'ouzon ket** : Toi tu sais ? Moi je ne sais pas *(Berrien, Ku)* ; **Baleo a ouie sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien, Ku)* ; **An dra-he ouies ket ?** : Tu ne savais pas ça ? *(Plouïe, Ku)* ; **Med houomp toud pedavar' vé** : Mais on sait tous quand ça a lieu *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Toud an dud oueo hag me'h a d'en-om jal d'an eskob** : Tout le monde saura et je vais me plaindre à l'évêque *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur gomz bennag zo med, n'ouzon ket, aet é n'ounn ket da belec'h é** : Il existe un mot quelconque mais je ne sais pas, je ne le trouve plus *(Plouïe, Ku)*
loc. **Houzes a-walc'h / Ouzoc'h a-walc'h** : Tu sais bien / Vous savez bien ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)* ; **Goûd a-walc'h 'hou'h** : Vous savez bien *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Klask goûd** : Chercher à savoir ; **Ha ba'r fin visent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe, Ku)*
loc. **Me oar(-me)** : Que sais-je ; **C'hwenn, pe low, me-oar...** : Puces, ou poux, que sais-je... *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Roiñ da hoûd** : Faire savoir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud 'ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud 'vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**GOU(ZOU)G** [guːk] : [***gouzouc*** 1499] n.m. ; Cou / Gorge / Goulot
**Hag ha sortïal ur voutailh goûg voan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg, Ku)*

**GOW / GAOU** [gɔw] : [***gou*** 1499] n.m. (pl. **ge(v)ier**) ; Mensonge
**Ne lar ket a how / Ne lar ket gow** : Il ne dit pas de mensonge *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe, Ku)*

**GOWIAD / GAOUIAD** ['gowjət] ['gowɟat] : [***gouyat*** 1519] adj. ; Menteur
**Hemañ zo gowiad** : Il est menteur *(Berrien, Ku)*

**GOWIER / GAOUIER** ['gowjər] ['gowɟɛr] : [***gouyer*** 1499] n.m. ; Menteur
**Te zo ur gowier !** : Tu es un menteur ! *(Plouïe, Ku)*

**GRASS** : [***gracc*** 1499] n.f. ; Grâce / Aubaine / Soulagement
**Ha grass dehe da 'n-om sammañ** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse *(An Uhelgoat, Ku)*

**GREUN** [grœ̃ːn] : [***greun*** 1499] coll. (sing. **-enn**, sing. pl. **-ennou**) ; Grain(e)s
loc. **Hezh a vank ur hreunenn dehoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe, Ku)*

**GRIK** [grik] : [***gric*** 1716] n. ; (nég.) Mot
**Heb grik e-bed** : Sans un mot aucun *(Ar Fouillez, Ku)*

**GRIS** [grĩːz] : [***gris*** 1633] adj. ; Gris
**Ba Uhelgoat zo mein-gris ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe,*

*Ku)*

**GROSS** [groːs] : [***gros*** 1633] adj. ; Grossier(e) / Imprécis / Gros(se) / Grossier(e)
**Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labourer gross** : Travailleur imprécis / Mauvais travailleur ; **Hezh zo ur labourer gross** : Il travaille grossièrement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Re hross** : Trop gros(se) ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou-alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe, Ku)*

**GURUN / KURUN** ['gyːrən] : [vx. br. ***gurun***] n.f. ; Tonnerre
loc. **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe, Ku)*

**GWAG** [gwaːg] : [***goac*** 1499] adj. ; Mou
**Re wag é ar prad** : Le pré est trop marécageux *(Berrien, Ku)* ; **Prajeier gwag** : Des prés marécageux *(Plouïe, Ku)*

**GWAL / GOL** [gwal] [gɔl] : [vx. br. ***uual*** ; ***goal*** 1856] adv. ; Très / Sacré(ment) / Remarquable(ment)
**N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg, Ku)* ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)* ; **N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)* ; **Me vo gol dapet** : Je serai sacrément pris au piège *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Gwal alïes** : Bien souvent ; **Erc'hant ar loned, ar re-se neu'n vient ket fouetet gwal alïes** : L'argent des bêtes, bien souvent on ne le gaspillait pas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwal devezh** : Sacrée journée ; **Me meus ur gwal devezh fenos** : J'ai une sacrée journée qui m'attend aujourd'hui *(Berrien, Ku)*
loc. **Gwal labourer** : Un sacré travailleur ; **Hezh zo un antirin, ur gwal labourer** : Il est courageux, un sacré travailleur *(Skrigneg, Ku)*

**GWA(L)C'H** ['gwax] : [***goalch*** 1557] n.m. (pl. **-ou**) ; Satiété / À volonté
loc. **Deb deus gwalc'h** : Manger à sa faim ; **Hezh zebr deus gwalc'h** : Il mange à sa faim *(Plouïe, Ku)*

**GWALL** [gwal] : [***goall*** 1530] n.m. ; Mal / Délit / Faute
loc. **Ober gwall** : Commettre un délit ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat, Ku)*

**GWAREG** [gwaːrək] : [***goarec*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Arc / Pilier (à arche)
**Me oa a-dreñw ur wareg ba'n ilis** : J'étais derrière un pilier dans l'église *(Poullaouen, Ku)*

**GWAREG-AR-GLÔ** [gwaːrəg ar gloː] : n.f. ; Arc-en-ciel *(Ku)*
**Pa vé gwelet gwareg-ar-glô etre unneg eur ha kreiste a vé braw an amzer goude-se** : Quand on voit l'arc-en-ciel entre onze heures et midi le temps est beau après ça *(Plouïe, Ku)*

**GWAREG-AR-GLÔ-BEUS** [gwaːrəg ar glo 'bøz] : n.f. ; Arc-en-ciel après une pluie diluvienne
loc. **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-nos, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-nos** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat, Ku)*

**GWAREMM** [gwaːrɛm] : [***gouarem*** 1633] n.f. (pl. **-ou / -eier**) ; Garenne / Terrain en friche
**Gwechall gozh alïessoc'h vient ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe, Ku)*

**GWAS** [gwaːz] : [***guas*** 1426] n.m. (pl. **-ed**) : Homme (mari) / **GWASS** ['gwas] : n.m. (pl. **-ed**) ; Sacré gars / Costaud
**Oh, lare he gwas dehi** : Oh, lui dit son mari *(Berrien, Ku)* ; **Koulz d'ur plac'h 'vel d'ur**

**gwas** : Aussi bien d'une femme que d'un homme *(Plouïe, Ku)* ; **Kabestet é-hi gad ur gwas** : Un homme lui a mis le grappin dessus (elle est enceinte) *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo ur gwass !** : C'est un sacré gars ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag ar gwas lar d'i wreg** : Et le mari dit à sa femme *(Plouïe, Ku)*

**GWAZH** [gwaːz] : [***goas*** XVIe] adj. ; Pire / Pis
loc. **Gwazh a-se dit !** : Tant pis pour toi ! *(Poullaouen, Ku)* (cf. **TAMPIR**)

**GWAZH** [gwaːz] : [***goaz*** 1499] n.f. (pl. **gwach(i)ou**) ; Ruisseau
**Ar wazh zo stanket** : Le ruisseau est bouché *(Berrien, Ku)*
loc. **Ober ur wazh** : Creuser un ruisseau ; **Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vie gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petit ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwazh-don** : Ruisseau profond avec dérivations qui sert à drainer l'eau du champ, si la dénivellation est faible (profondeur ~80cm) ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe, Ku)*

**GWAZHEG** [gwaːzɛk] : [***goahêc*** 1744] adj. & n.f. ; Marécage (-eux (-se))
loc. **Poultrenn mis-mae / Gwazheg mis-eost** : Temps trop sec en Mai / Temps pluvieux en Août (mot à mot : Poussière du mois de Mai / Marécage du mois d'Août) *(An Uhelgoat, Ku)*

**GWAZHIÑ / (G)WACHIÑ** ['gwaːzə] ['gwaːʃə] : [***gwazhiñ*** 1992] vb. ; Creuser des rigoles (dans les prés)
**Wachiñ ar prajou vise gwraet evid dour(iñ) anehe pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des rigoles dans les prés pour les irriguer puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe, Ku)*

**GWE** [gweː] : [***guez*** 1499] coll. (sing. **ur wênn** [vèn]) ; Arbres
**Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe, Ku)* ; **Benn teue an nev'-amzer, benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à dépasser autant les arbres *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Sparfellet ar gwe amañ** : Les arbres ont une belle ramure *(Plouïe, Ku)* ; **Aet é-heñw da beked skalf ar wênn** : Il a grimpé jusqu'à l'enfourchure de l'arbre *(Plouïe, Ku)* ; **Ar vrassañ gwênn** : Le plus grand arbre *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Beg ar gwe** : La cime des arbres ; **Heñw bassee e dorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Sant-Herbod)*

**GWE-AVALOU** [gwe avaːlu] : coll. ; Pommiers
**Dister ar wênn-avalou** : Le pommier est chétif *(Plouïe, Ku)*

**GWE-KIGNES** [gwe 'kiːɲɛs] : coll. ; Cerisiers
**Gwechall amañ, pa oain yowank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe, Ku)*

**GWE-PÉR** [gwe 'peːr] : coll. ; Poiriers
**An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier (Mael-Karais, Ku)

**GWECH** [gweʃ] : [***guez*** 1499] n.f. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Fois
**Be e oa ur wech** : Il était une fois *(Berrien, Ku)* ; **Deg kwech nebeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a maintenant dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Kastell Ne', Ku)* ; **Paket oan ganto ur wech é tond d'ar gêr eus ar frikou** : Une fois ils m'ont embarqués en revenant chez moi du banquet *(Ar Fouillez, Ku)* ; **N'ounn ket ped kwech* zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien, Ku)* (*sandhi **ped + gwech**)
loc. **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **A-benn ar wech kentañ teuï amañ**

**skrivefomp ur lizher dehi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ar wech + *vb*** : Dès-lors que ; **Ar wech visen ba'r labour, faot a rae din ober ar labour ba'r mare dalc'hmad** : Dès-lors que j'étais au travail, il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe, Ku)* ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe, Ku)*
loc. **(E)vi(d) ar wech toud** : Depuis toujours (mot-à-mot : Pour la fois toute) ; **Deus ma mamm é bet drol 'vid ar wech toud** : Elle s'est depuis toujours comportée étrangement envers ma mère *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwech e-bed** : Jamais ; **Né ket tro-walc'h gwech e-bed** : Il n'a jamais assez *(Plouïe, Ku)* ; **Nann, gwech e-bed** : Non, jamais *(Plouïe, Ku)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur wech a oa** : Il était une fois ; **Ur wech a oa ur familh ha' oa chom ba Plourin** : Il était une fois une famille qui habitait à Plourin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur wech bennako** : Un de ces jours ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe, Ku)*

**GWECHALL** [gweʃ'al] : [***guez all*** 1621] adv. ; Autrefois / Dans le temps
**Deus petra vise gwraet an erc'hent gwechall ?** : Avec quoi se faisait-on de l'argent autrefois ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'n Uhelgoat zo kalz reier kàer ha mïoc'h oa c'hoazh gwechall** : Il y a beaucoup de beaux rochers à Uhelgoat et il y en avait encore plus autrefois *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Gwechall gozh** : Il y a très longtemps / Dans l'ancien temps ; **Gwechall gozh alïessoc'h vient ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe, Ku)*

**GWEL(ED)** ['gwe:lət] : [***guelet*** 1499] vb. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Voir / Visiter (qqn)
**Heus ket gwel ?** : Tu n'as pas vu ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ne ùelen ket den e-bed da gomañs** : Pour commencer je ne voyais personne *(Leuhan, Ku)* ; **Peus ket gùelet an otro hond maes ?** : Tu n'as pas vu le monsieur qui sortait ? *(Leuhan, Ku)* ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vie partïet mad an tan en-dro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu reprenne... *(Plouïe, Ku)* ; **Me teuy da weled anehoñ** : Je viendrai le visiter *(Berrien, Ku)* ; **Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien, Ku)* ; **Ha pa na gwelet e filhor hat** : Et quand il vit son filleul *(Berrien, Ku)* ; **Med gwel a res ba partoud penaos vie kont** : Mais tu vois partout comment ça se passait *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he meus ket bet gwelet pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha'on-me memestra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg, Ku)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)* ; **Lec'h vije ket gwelet** : Là où il n'aurait pas été vu *(Plouïe, Ku)* ; **Gwel a-walc'h a ret** : Vous voyez bien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Meus joñj gwel 'nehoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg, Ku)* ; **Peus ket c'hoant d'ond da wel 'ha'on 'benn 'berr ?** : Tu n'as pas envie de venir me voir ce soir ? *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Damaig vo gwelet petra ho gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwelet meus un den 'n-ur vond** : J'ai vu un homme en allant *(Berrien, Ku)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel 'nehe** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe, Ku)* ; **Hadkarget 'nehoñ ha et da wel !** : Remplissez-le de nouveau et allez voir ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ale plac'h, bremañ 'h an da wel en-dro neuhe !** : Allez femme, maintenant je retourne donc voir ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr 'veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Sant-Herbod, Ku)* ; **A-benn ar fin oa gwelet un' o tond** : Pour finir on en vit un venir *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be gwelet mad (ga)** : Être bien vu(e) (par) ; **Houzh vise gwelet mad, vise akseptet ba'r sossiete ma keres** : Elle était bien vue, bien intégrée dans la société si tu préfères *(Plouïe, Ku)*
loc. **Da wel(ed)** : Pour voir ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau)

*(Ku)*
oc. **War-wel (da + ub.)** : En vue / Apparent / Visible ; **Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître un e liasse de billets *(An Uhelgoat, Ku)*

**GWELE / GÙELE** [gwe:le] [ɟɥe:le] : [***guele*** 1499] n.m. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Lit
**Ale, d'ar gwele en-ur haloup !** : Allez, au lit et en vitesse ! *(Plouïe, Ku)* ; **Inouet vên ba ma gwele** : J'en ai ras le bol d'être dans mon lit *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Un devezh 'n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen, Ku)* ; **Aet a oaint ba o gwele o-dow** : Ils étaient allés dans leur lit tous les deux *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Gwele-klos** : Lit clos (cf. **SIKLUTENN**) ; **Un gùele-klos ba korn an hoaled** : Un lit clos au coin de l'âtre *(Leuhan, Ku)* ; **Me a glee ar vouezh é tond deus an gùele-klos** : J'entendais la voix venant du lit clos *(Leuhan, Ku)* ; **Ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled** : Le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre *(Plouïe, Ku)*

**GWELLAAD** [gwɛ'la:t] : [***gwelhat*** XVIe] vb. ; S'améliorer / Avoir meilleure mine
**Gwelleet é bremañ** : Elle a meilleure mine *(Plouïe, Ku)*

**GWELLAÑ** ['gwɛla] : [***guelhaff*** 1557] adj. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; (le/la) Meilleur(e)
**O heñi vise ar gwellañ (a)taw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **Oa ket deus ar re wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe, Ku)* ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell dehoñ be ar gwellañ dalc'hmad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe, Ku)*

**GWELL(OC'H)** ['gwɛlɔh] ['gwɛlah] : [***güelloc'h*** 1732] adj. ; Mieux / Meilleur(e) / Préférable
**Ar re-mañ zo bet gwelloc'h 'vid ar re all dalc'hmad** : Ils ont continuellement été meilleurs que les autres *(Skrigneg, Ku)* ; **Ya gwelloc'h é demp** : Oui il est préférable *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Oa ket gwelloc'h ar paotr 'vid ar plac'h** : Le garçon ne valait pas plus que la fille *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ gav dehoñ é-hañw gwelloc'h 'vid ar re-all, ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h** : Il se croit meilleur que les autres, Et pourtant il n'est pas du tout meilleur *(Plouïe, Ku)*
loc. **Plijañ gwelloc'h da ub** : Préféré(e) par / Plaire plus à ; **Gwelloc'h blij ar labour park dehoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h blij an nebeud dehañ 'vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe, Ku)*

**GWENAN** ['gwɛ:nən] : [***guenan*** 1499] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ou**) (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Abeilles
**Ur wenanenn** : Une abeille

**GWENER** ['gwe:nər] : [***guener*** 1519] n.m. ; Vendredi
**Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat, Ku)*

**GWENN** [gwɛn] : [***guenn*** 1069] adj. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Blanc(he)
**Un tamm torch gwenn ha gwraet dow skloum war e horre** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ar re wenn** : Les catholiques ; **Ba Plouïe zo bet re ru ha re wenn** : Il y a eu des communistes et des catholiques à Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Soñj a raent la gwenn oa** : Ils pensaient qu'il était catholique *(Plouïe, Ku)*

**GWENNEG** ['gwɛnɛk] : [***guennec*** XVIe] n.m. (pl. **-eien**) ; Sou
**Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg, Ku)* ; **Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un nebeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe, Ku)* ; **Deg kwenneg** [de'kwɛnək] : Dix sous *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini** : Et chacun était en possession de quelques sous *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouie, Ku)* ; **An heñi a vie kollet toud e wenneien gantoñ** : Celui qui avait perdu tous ses

sous *(Plouïe, Ku)*

**GWEÑWN / GWEVN** ['gwɛ̃wn] : [***guezn*** 1499] adj. ; Agile / Ferme / Résistant / Souple / Flexible
loc. **Dalc'h gweñwn war e labour** : Travailler de façon efficace ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe, Ku)* ; **Me a zelc'he gweñwn war ma labour** : Je travaillais de façon efficace *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo ur fisselenn 'vid lared lar é-heñw gweñwn ha gouest d'ober kalz draou** : C'est une ficelle pour dire qu'il est souple et capable de faire plein de choses *(Plouïe, Ku)*

**GWER / GWIR** [gweːr] [gwiːr] : [***gwezr*** 1716] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ou**) : (du / des) Verres
**Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg, Ku)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*

**GWERC'H** [gwɛrh] : [***guerch*** 1499] adj. ; Vierge / Chaste
**Houmañ zo ur plac'h gwerc'h** : Cette fille est vierge *(Plouïe, Ku)*

**GWERZH(AÑ)** ['gwɛrzə] : [***guerzaff*** 1499] vb. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Vendre
**Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vie gwerzhet amann** : Par endroit on vendait du beurre *(Plouïe, Ku)* ; **An heñi oa é werzhañ** : Celui qui vendait *(Plouïe, Ku)* ; **Teue ket benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Labourad remp gante ha gwerzh hiniennou vije gwraet 'è** : On s'en servait pour travailler et on en vendait également certains *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar c'heseg bihen vije gwerzhet 'è** : On vendait aussi les petits chevaux *(Skrigneg, Ku)* ; **An ti neus ket gwerzhet** : Il n'a pas vendu la maison *(Berrien, Ku)* ; **Med mod-all zo renket gwerzhañ toud** : Mais autrement on est obligé de tout vendre *(Berrien, Ku)* ; **Pegemen peus gwerzhet 'nehe ?** : Combien les as-tu vendus ? *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Da werzh(añ)** : À vendre ; **Ar re vie ba'r c'hreier vie da werzhañ** : Celles qui se trouvaient dans les crèches étaient à vendre *(Plouïe, Ku)* ; **Ha neus laket e feurm da werzhañ mechañs** : Et il a sûrement mis sa ferme en vente *(Berrien, Ku)*

**GWERZH-PUTUN** [gwɛrs'pytyn] : n.m. (à mentionner comme un coll., donc un <u>pl.</u>) ; Pourboire
**Deus nos vise rôet un tamm <u>gwerzh-putun</u> d'an dud, be zo lod ha' brene butun <u>gante</u>, ha be zo lod ha' zalc'he <u>anehe</u> ba o yalc'h** : De nuit on donnait un peu de pourboire aux gens, il y en a certains qui s'en servait pour acheter du tabac, et il y en a certains qui le gardait dans leur bourse *(Plouïe, Ku)*

**GWESPED** ['gwespət] : [***guespet*** 1464] coll. (sing. **- enn** / sing. pl. **- ou**) (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Guêpes
**Ur wespedenn** : Une guêpe

**GWÏAÑ** ['gɥijə] : [***gueaff*** 1499] vb (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; (se) Tordre
loc. **Gwïañ 'nehi** : (fig.) Manger de la vache enragée (mot-à-mot : la tordre) ; **Houzh wïe 'nehi** : Elle avait mangé de la vache enragée *(Plouïe, Ku)*

**GWÏELENN** [gɥi'jeːlən] : [***guyalen*** 1633] n.f. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Personne très souple (et par ext. : un athlète) (cf. **FISSELENN)**
**Oh sell 'ta, pe-seurt gwïelenn é an den-se, hezh a bleg med na dorr ket** : Ho, regarde cette homme souple, il plie mais ne casse pas *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo ur wïelenn !** Qu'est-ce qu'il est souple ! *(Plouïe, Ku)*

**GWIN** [gɥiːn] : [***guin*** 1499] n.m. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; (du) Vin
**Hag a'h añw da baeo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Diskarg e win** : Verser son vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ur bann'h gwin kozh, ha hini mad, deus ar sort peus ket evet pell zo** : Un verre de vieux vin, et du bon, comme tu n'en

as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg, Ku)* ; **Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait sûrement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Laret poa din pa gwin mad** : Tu m'avais dit que tu avais du bon vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa-Berrien)* ; **Gwin mad-malerus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha na gwraet an alc'hwo da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Hag ar gwin vise mad 'e** : Et le vin aussi était bon *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ur banne gwin mad oa chervichet dehañ** : On lui servit un verre de bon vin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Rôet gwin douss dehañ** : On lui a donné du vin doux *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar jistr zo mad med ar gwin é an tad** : Le cidre est bon mais le vin est le meilleur *(Ku)*

**GWINIZH** ['gɥi:nis] : [***guiniz*** 1499] coll. (sing. **-enn**, sing. pl. **-ennou**) (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Froment / Blé
**Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien, Ku)* ; **Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien, Ku)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce dont on avait besoin *(Berrien, Ku)* ; **Ba'r park-mañ zo stu winizh** : Dans ce champs il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleyben, Ku)*

**GWINOJENN** [gɥi'no:ʒən] : [***gueznodenn*** 1499] n.f. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Sentier
**Evid mond d'ar skoul alemañ renken mond ga'r winojenn penn dre benn tre da beked ar bourk** : Pour aller à l'école d'ici je devais suivre le sentier de bout en bout jusqu'au bourg *(Plouïe, Ku)*

**GWIR** [gɥi:r] [gwi:r] : [***guir*** 1499] adj. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Vrai(e) / Véritable
**N'é ket brezhoneg gwir** : Ce n'est pas du vrai breton *(Berrien, Ku)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-hañ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwir a-walc'h é** : C'est vrai (je suis obligé de l'admettre) *(Sant-Herbod, Ku)*

**GWISKAÑ** ['gɥiskə] : [***guisquaff*** 1499] vb. (mut. **gw** > **w** (prononcé **v**) ; Vêtir
**Bremañ a rafeh dehoñ da zibiñ hag a wiskefeh anehoñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger et vous le vêtirez *(Berrien, Ku)* ; **Gwisket treulig** : Habillé en haillons *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**G(W)LEB** [gle:p] : [***glueb*** 1499] adj. ; Mouillé(e) / Trempé(e) / Humide
**Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe, Ku)* ; **Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Gwleb (gwleb) teil / Gwlep-an-teil** : Complètement trempé(s) ; **Me lar zo dit la oamp gwléb-gwléb-teil oamp toud** : Je peux te dire que nous étions complètement trempés *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo gwlep-an-teil** : Il est trempé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober e gazh gwléb** : Esquiver hypocritement / Filer en douce par humiliation ou vexation

**G(W)LEBIAÑ** ['glepa] : [***gluybiaff*** 1464] vb. ; Humidifier / Tremper / Mouiller
**Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vie gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petit ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe, Ku)* ; **Gwlebet é... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe, Ku)*

**G(W)LEBOR** ['glepɔr] : [***gluebor*** 1464] n.f. ; Humidité

**G(W)LISENN / GWLIJENN** [gli:zɛn] [gli:ʒɛn] : [***gluizen*** 1732] n.f. / n.m. ; Pluie fine (cf. **glô-fin**)
**Ur gwlijenn** : Une pluie fine *(Plouïe, Ku)* ; **Zo bet ur hwlisenn warn'he** : Ils ont eu une petite pluie fine *(Plouïe, Ku)*

**G(W)REG / G(W)RAGE** [greːk] ['graːge] : [***gruec*** 1464] n.f. (mut. **gw > w** (prononcé **v**) ; Femme (épouse)
**Hag e wreg a lare** : Et sa femme disait *(Berrien, Ku)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave dehoñ 'h ê ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Leun an ti a wrage** : La maison pleine de femmes *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Hag Yann na ur wreg, hag ur wreg terrupl, ur wreg braw-hardi, ha yowankoc'h evitou** : Et Yann avait une épouse, et une femme plantureuse, une femme magnifique, et plus jeune que lui *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un tamm kaos oa gwraet ga'r wreg** : Il fit un brin de causette avec l'épouse *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pegur oa laret dehoñ ga e wreg** : Puisque son épouse lui a dit *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag ar gwas lar d'i wreg** : Et le mari dit à sa femme *(Plouïe, Ku)* ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ha c'hwi tond da wel gwreg ar re-all pé 'maint ket ba'r gêr !** : Et vous de venir visiter la femme des autres lorsqu'ils ne sont pas à la maison *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond da wreg ub** : Rendre qqn cocu / Se taper la femme de ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**G(W)RIENN** ['grijən] : [***gruyzyenn*** 1464] n.f. (pl. **g(w)rïou** ['griju]) ; (une / quelques / des) racine(s) / & fig. au pl. Les Reins
**Hezh neus grïou solud** : Il a les reins solides *(Plouïe, Ku)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat, Ku)*

**G(W)RIENNAÑ** [gri'ɛnə] : [***grizienna*** 1659] vb. ; (s')enraciner
loc. **Be gwrïennet mad** : Avoir les reins solides (fig.) ; **Hezh zo grïennet mad** : Il a les reins solides *(Plouïe, Ku)*

**'HA** [hă] : adv. (en fin de phrase) ; Alors / Tien (donc)
**Ah nann 'ha** : Ah non alors *(Ku)* ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha** : Tien les fougères sont drues cette année *(Sant-Herbod, Ku)*

**HADAÑ** ['hadə] : [***hadaff*** 1499] vb. ; Semer
**Arabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe, Ku)*

**HADDIJUNI** [hat'tijyːn(i)] : [***addijuni*** 1992] n.m. (pl. **-ïou**) ; Collation de 10h *(Ku)*

**HADKARGAÑ** [hat'kargə] : [***adkarga*** 1931] vb. ; Recharger / Remplir (de nouveau)
**Hadkarget 'nehoñ ha et da wel !** : Remplissez-le de nouveau et allez voir ! *(Poullaouen, Ku)*

**HADKOAN** [hat'kwãːn] : [***atcoan*** 1499] n.m. (pl. **-iou**) ; Collation avant de dormir *(Ku)*

**HA(G)** [a(g)] : [***hac*** 1565-68] conj. ; Et
**Hag a larin doc'h** : Je vais vous dire *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Hag e-se** : (placé en début de phrase) Et donc / (placé en fin de phrase) De toute façon, et puis quoi !?... ; **Pa gaojeemp an eil ga egile vise red demp kaojèl brezhoneg pugur na ouiemp ket galleg hag e-se ...** : Quand nous parlions ensembles, nous devions parler breton puisque de toute façon nous ne connaissions pas le français ... *(Plouïe, Ku)* ; **Hag e-se benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Hag ha + *vb*** : Et de ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg voan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg, Ku)*

**HAG-EÑ(W)** [a'gẽ(w)] : Interrogative indirecte : Si (cf. **DI-GEÑW**)
**Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat, Ku)*

**HAL** ['hal] : [***ala*** *agneler* 1732] vb. ; Vêler
**Roiñ un taol-lañs da hal ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe, Ku)*

**HANO** [(h)ãːno] : n.m. (pl. **-iou**) ; Nom (cf. **ANO**)

**HANOCHENN** [(h)a'nɔʃən] : n.f. ; Gourdin (utilisé pour les humains et les chevaux) / Tronçon de bois
**Damaïg 'h in ga'n hanochenn war e lerc'h** : Tout à l'heure je vais lui foutre un coup, il va prendre *(Plouïe, Ku)* ; **Damaïg 'h ay an hanochenn war da benn / da gein** : Tout à l'heure tu vas te prendre un coup de gourdin sur la tête / sur le dos *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Me ma gwelet hezh é haloupad e vamm gad un hanochenn war e lerc'h, ma'hat na gwraet un dra fall mannaket** : Je l'avais vu en train de galoper, sa mère à ses trousses, sûrement avait-il fait quelque chose de mal *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Tap an hanochenn d'hond war e lerc'h 'ta** : Prend le gourdin pour venir le corriger *(Plouïe, Ku)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg, Ku)*

**HANTER** ['(h)ã$^{n}$tər] : [***hawter*** 1499] n.m. ; Moitié / Demi / & adj. ; Et-demi / À moitié
**Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter mat'esse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et-demi *(Plouïe, Ku)* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Dow skoed hanter** : Deux écus et-demi *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Boñ ale ! An hanter neuhe, pemp mil lur** : Bon allez ! La moitié donc, cinq mille francs *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Hanter-breur** : Demi-frère *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hanter-diblasset** : À moitié dérangé ; **Hanter-diblasset é kwa** : Il est à moitié dérangé quoi *(Berrien, Ku)*
loc. **Hanter-vew** : À moitié ivre(s) ; **Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Troc'h anehoñ dre an hanter** : Couper la poire en deux *(Plouïe, Ku)*

**HANTER-EUR** [(h)ã$^{n}$'tèːr(ə$^{r}$)] : Demi-heure
**Med un hanter-eur goude-se** : Mais une demi-heure après *(Poullaouen, Ku)*

**HANTER-KANT** [(h)ã$^{n}$tər'kãn-t] : [***hanter cant*** 1521] n.m. ; Cinquante
**Goude ugent la da beked hanter-kant bla** : Après vingt-ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe, Ku)*

**HANTER-NOS** [(h)ã$^{n}$tər'nõːs] : [***anter-nos*** 1633] n.f. ; Minuit
**Hezh zo ganet goude hanternos** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après minuit) *(Ku)* ; **Dond en-dro benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Erru é hanter-nos 'méd kard** : Il est minuit moins le quart *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Digoueet hanter-nos** : Il est minuit *(Sant-Herbod, Ku)*

**HANTER-RE** [(h)ã$^{n}$tə're] : Moitié trop / Trop
**Hemañ neus un hanter-re labour evid un dén** : Il a trop de travail pour un seul homme *(Plouïe, Ku)* ; **Un hanter-re houlles evid da lon** : Tu demandes un peu trop (cher) pour ta bête *(Plouïe, Ku)*

**HAÑVOUEZHENN / HAOUEENN** [a'weːn] : [***hanvöezen*** 1716] n.f. ; Lisier / Merde de vache liquide

**HAÑW** [hãw] : [***haff*** 1499] n.m. ; Été (saison)
**Ma zad-kàer benn pa oa deut an hañw** : Mon beau-père quand l'été était venu *(Skrigneg, Ku)* ; **Deuh an hañw zo moien** : Il y a possibilité l'été *(Plouïe, Ku)*

**HARDI** ['hardi] : [***hardiz*** 1499] adj. ; Hardi(e) / **HARDI** [har'di] : adv. superlatif ; Très / Extrêmement
**Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat, Ku*
loc. **Braw-hardi** : Magnifique ; **Ur wreg braw-hardi** : Une épouse magnifique *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Fo(u)nnus-hardi** : Très rapide(ment) ; **Hezh oa aet founnus-hardi** : Il était parti très rapidement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gouer-hardi** : Extrêmement timide ; **Hezh zo gouer-hardi !** : Il est extrêmement timide *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Tomm hardi-piti / Tomm hardi-peuti** : Super chaud ; **Tomm hardi-piti an amzer !** :

Le temps est super chaud ! *(Plouïe, Ku) ;* **Tomm hardi-peuti é bremañ** : Il fait maintenant super chaud *(Kergrist-Mouelou, Ku)*

**HARLINKAD** [har'liŋkət] [har'lincal] : [***hirliqat*** 1854] vb. ; Chatouiller
loc. **Harlinkad he c'herc'henn** : La taquiner ; **Be 'ma é harlinkad he c'herc'henn** : Il est en train de la taquiner *(Plouïe, Ku)*

**HARNE(ÑW) / HERN / HARN(O)** ['(h)arnɛ̃] ['(h)ɛrn] ['(h)arno] : [***arneu*** 1732] n.m. ; Orage
loc. **Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de Novembre hiver peu rigoureux *(Rostrenn, Ku)*

**HA-TOUD** [atut] : adv. ; Y compris / Et tout
**Ha ga'n anoiou zo barzh an istor ha-toud** : Et y compris les noms cités dans l'histoire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Komañs da zibiñ ha-toud** : Commencé à mangé et tout *(Skrigneg, Ku)*

**HEBEN** [e'beːn] : [***eben*** XVIe ; ***heben*** 1709] pronom f. ; L'autre (au féminin)
loc. **An eil deus heben** : L'un de l'autre ; **N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)*
loc. **Ha an eil ha heben** : Et vice-versa ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod, ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)*

**HEBIOU / BIOU** [(e)'bjuw] : [***e biou*** XVIe ; ***hebiou*** 1576] adv. ; À côté (en passant, en évitant)
loc. **Goull biou pelec'h mond** : Demander par où aller *(Leuhan, Ku)*

**HED(AÑ)** ['heːdə] : [***heda*** 1716] vb. ; Longer / Suivre (la route)
**Hedañ an hent** : Suivre la route *(Ku)*

**HEILHEN / HELGEN** ['èʎən] ['helgən] : n.m. (pl. **-ed**) ; Coquin (enfant)
**Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe, Ku)*

**(HE)LEIZH** [(e)'lɛjz] : [***heleih*** 1723] adv. ; En abondance / Beaucoup
**Hezh neus glow leizh** : Il a beaucoup de pognon *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe, Ku)*

**HEM(AÑ) / HIM(AÑ)** ['hẽmə] ['hemə] ['himə] : [***heman*** 1499] pronom ; Celui-ci / Lui
**Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien, Ku)* ; **Hañw neuhe 'h a en-dro assames gad himañ** : Il repart donc en sa compagnie *(Berrien, Ku)* ; **Pé oa digoret an nor da hemañ** : Quand on lui avait ouvert la porte *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**HE(NNE)ZH / HEÑZH / HI(NNE)ZH** ['henəs] ['heːz] ['hɛ̃ːz] ['hinəs] ['hĩːz] : [***hennez*** 1499] pronom ; Celui-là / Lui
**Me 'ho heñzh neuhe** : Je serai donc celui-là *(Berrien, Ku)* ; **Hezh ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe, Ku)* ; **Hizh zo ur rus-rer** : C'est un faignant *(Plouïe, Ku)*

**HENT** [(h)ɛn-t] : [***hent*** 1499] n.m. (pl. **heñchou** [(h)'ɛ̃jʃu]) ; Route / Chemin
**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe, Ku)* ; **Ha na ket gwelet den e-bed war e hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien, Ku)* ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh, med n'é ket ar sort hent-kozh-te oa-hañw** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route, mais ce n'était pas cette vieille route-là *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hezh vie gwraet hent-kozh Sant-Herbod deus outoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Sant-Herbod)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ree war an hent** : Elle allait sur la route *(Plouïe, Ku)*
loc. **En hent** : En route ; **Ha set' heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien, Ku)*
loc. **Hent da ub.** : Qqn en route ; **Ha hent d'ar mewel !** : Et le valet en route ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Hent-kozh / Hent-pras-kozh** : Voie romaine ; **Evid mond d'ar marc'had ba Uhelgoat**

**vise renket kemer an hent-treus evid mond 'treeg Kenec'h Yaouank evid digoueo war an hent-kozh** : Pour aller au marcher au Huelgoat, on devait prendre le chemin de traverse pour aller jusqu'à Quenec'h Yaouank, pour arriver sur la voie romaine *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hent-pras** : (pl. **heñchou-pras**) ; Grand-route (par ex. départementale Carhaix-Morlaix) *(Ku)*
loc. **Hent rust** : Chemin difficile ; **An heñchou zo rust** : Les routes sont difficiles *(Plouïe, Ku)*
loc. **Koll e hent** : Perdre son chemin ; **Ha moa kollet ma hent** : Et j'avais perdu mon chemin *(Leuhan, Ku)*
loc. **Mond ga'n hent / Hedañ an hent** : Suivre la route *(Ku)*
loc. **Tap an hent en-dro** : Rattraper la route ; **Da dap an hent bras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Sant-Herbod)*

**HEÑVEL** ['hẽːvəl] ['hɛ̃ːvəl] : [vx. br. ***hemel*** ; ***heuel*** 1499] adj. ; Semblable / Ressemblant
**Da ve heñvel deus an ouvrïerien** : Pour ressembler aux ouvriers *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re oa heñvel deus o mamm blije ket dehi** : Elle n'aimait pas ceux qui ressemblaient à leur mère *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be heñvel-mil deus ub.** : Ressembler comme deux gouttes d'eau à qqn / Être le portrait de qqn ; **Ar paotr zo heñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien, Ku)*

**HEOL** ['hɛwɔl] : [***heaul*** XVIe] n.m. ; Soleil
**Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh, Ku)* ; **Pa gousko an heol** : Quand le soleil se couchera *(Berrien, Ku)*
loc. **Da heol !** : Vas prendre l'aire !

**HERN** ['hɛrn] : n.m. ; Orage (cf. **HARNE(ÑW) / HARN(O)**)

**HESIT** [ezit] : adj. ; Hésitant(e)
**Ma vé goullet vé kalz hesitoc'h** : Si on demande on est plus hésitant *(Skrigneg, Ku)* ; **Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant si tu demandes *(Skrigneg, Ku)*

**HESK** [(h)esk] : [***hesk*** 1716] coll. (sing. **-enn**, sing. pl. **-ennou**) ; Laîche / Carex
**Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dehe** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg, Ku)* ; **Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg, Ku)*

**HEUILHAÑ** ['høʎə] : [***heulyaff*** XVIe] vb. ; Suivre
**Med heuilh res 'nehoñ ba toud ar pezh a ra ?** : Mais tu le suis dans tout ce qu'il fait *(Berrien, Ku)* ; **Pa vêr heuilhet mad** : Quand on est bien suivi *(Berrien, Ku)*

**HEUL** ['høːl] : [***heul*** XVIe] n.m. (pl. **-iou**) ; Suite
loc. **Da-heul** : À suivre ; **Set an dra-he ra deg-all da-heul** : Ça en fait donc dix autres à suivre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Da heul ub.** : À la suite de qqn ; **Hag ar c'hure ba'r forn da heul ar person** : Et le curé dans le four à la suite du vicaire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe, Ku)*

**HEURTAÑ** ['hørtə] : [***heurtaff*** 1499] vb. ; Pousser
**Da heurt anehoñ a-dreñw war ar c'hulier, ha neuhe hañw heurt ga e rer** : Pour le pousser vers l'arrière sur l'avaloire, et donc il pousse avec son cul *(Skrigneg, Ku)*

**HIGENN** [(h)'iːɟən] [(h)'iːgən] : [***iguenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Hameçon / qqn de Taquin

**HIGENNEREZH** [(h)iɟə'nɛ̀ːrəs] : n.m. ; Sottises / Tours
**An dra-he zo higennerezh !** : Ce sont des sottises *(Berrien, Ku)*

**HIJAL** ['hĩːʒəl] : [***hegaff*** 1499] vb. ; Secouer / S'envoler
**Hijal a refe ga'n a'el** : Il s'envolerait avec le vent (tellement il est maigre) *(Plouïe, Ku)*

**HINI / HENI / HANI / HEÑI / HAÑI** ['(h)ini] ['(h)eni] ['(h)ãni] [(h)ɛ̃j] [(h)ãj] : [***heny*** 1499] n. ; Celui / Le, la / (mien, tien, sien etc... **ma heñi, da heñi, e heñi** etc...) / & Du / De, suivi

d'un qualificatif (pour de l'alcool surtout) (**bann'h hini melen** : verre de jaune (pastis))
**O heñi vise ar gwellañ ataw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **E heñi vé ar gwellañ 'taw** : C'est toujours le sien le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **An heñi zo ar c'hreñwañ** : Le plus fort *(Plouïe, Ku)* ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka'et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe, Ku)* ; **Ur bann'ig hini melen da zigrastrañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An heñi all** : L'autre ; **An heñi all oa o chom ba Sant-Waseg en-dro da Gastell-Ruffel** : L'autre habitait à Saint-Goazec autour de Castel-Ruffel *(Sant-Herbod)*
loc. **An heñi-é** (pour insister) : Qu'il est / Que c'est ; **Ba'r c'hollej an-heñi é** : C'est au collège qu'il est *(Plouïe, Ku)*
loc. **An-heñi + *vb.*** : Que (forme d'insistance) ; **Med un ano an-heñi oa** : Mais c'était bien un nom (mot-à-mot : Mais un nom que c'était) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pep hini / Beb hañi / ... /** : Chacun ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe, Ku)*
loc. **Heñi e-bed** : Aucun ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)* ; **Med n'eus ket heñi e-bed ha ve ket kontant** : Mais il n'y en a aucun qui ne soit pas satisfait *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus un nizhes ha neus tri (a) vugwal, diw verc'h hag ur mab, ha heñi e-bed anehe zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est marié *(Plouïe, Ku)*
loc. **Heñi-kozh** : Vieux (mari, compagnon) / **Heñi-gozh** : Vieille (femme, compagne) ; **Ah ma heñi-kozh zo fall** : Ah mon compagnon va mal *(Leuhan, Ku)*
loc. **Pe-sort heñi** : Lequel / Laquelle ; **Bon, pe-sort heñi 'ho ba digentañ 'ho ?** : Bon, lequel commence ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIXe début XXe Siècle) *(Plouïe, Ku)*

**HINIENNOU** [ini'ɛnu] : [sing. ***hinyenn*** 1732] n. pl. ; Certains
**Be oa hiniennou deus oute ha' ouie brezhoneg** : Certains d'entre eux connaissaient le breton *(Plouïe, Ku)* ; **Hiniennou-all teue deuh lec'h-all 'è, med pass kalz...** : Certains autres venaient également d'ailleurs, mais pas beaucoup... *(Skrigneg, Ku)* ; **Be zo bet hiniennou c'hoazh ar mo-se** : Il y en a encore certains comme ça *(Skrigneg, Ku)*

**(H)INKAN(AÑ)** [(h)iŋ'kɑ̃ːnə] : [***hinkaneal*** 1992] vb. ; Piocher (marcher mal, un défaut de marche pour un cheval ou une jument, les sabots tournés vers l'intérieur)
**Hinkan a ra ar jô en-ur vale** : Le cheval va l'amble *(Plouïe, Ku)* ; **Bale fall, hinkan a ra** : Il marche mal, il pioche *(Plouïe, Ku)*

**HIÑVIS** ['hĩːvəs] : [***hiffuis*** 1499] n.f. ; Chemise (de femme)
**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée (Poullaouen, Ku)

**HIR** [hiːr] : [***hir*** 1496] adj. ; Long(ue)
**Hir é e varw** : Sa barbe est longue *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Ur bale hir** : Un pas long *(Plouïe, Ku)* ; **Kammadou hir** : De grandes enjambées *(Plouïe, Ku)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui trainait quasiment par-terre *(An Uhelgoat, Ku)* ; **D'ar mare-se vé ar hirrañ-toud an deiz** : Le jour le plus long est à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIXe début XXe Siècle) *(Plouïe, Ku)*

**HIRIO / HUDU** ['hydy] ['hirjo] : [***hiriou*** 1659] adv. ; Aujourd'hui (cf. : **FENOS**)

**HIR-MA-HALL** [hiʳmə'hal] : adv. ; Aussi longtemps que je pourrai
**Mond a rin hir-ma-hall, kehid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat, Ku)*

**HIRVOUDUS** [hir'vuːdys] : [***hiruoudus*** 1557] adj. ; Ennuyeux (-se)
**Hirvoudus é ar labour** : Le travail est ennuyeux *(Plouïe, Ku)*

**HOILHEN** ['ɔʎən] : [***haillon*** 1547] n.m. (pl. **-ed**) ; Voyou (enfant)
**Hemañ zo un hoilhen** : C'est un voyou *(Plouïe, Ku)*

**HOLEN** ['hoːlən] : [***holen*** 1499] n.m. ; Sel
loc. **Laket zo holen dehañ war e lon** : Le prix de sa bête est salé *(Plouïe, Ku)*

**HOUARN** ['huwəʳn] : [vx. br. ***hoiarn*** ; ***houarnn*** 1464] n.m. (pl. **hern** [hɛrn]) ; Fer
**Mignoc'h dal e hern 'vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat, Ku)*

**HO(U)NN(EZH) / HOUZH** ['hõnəs] ['hunəs] ['hõːz] ['huːz] : [***honnez*** 1519] pronom ; Celle-là / Elle
**Hounn' neus ur rer-dru** : Elle a un gros cul *(Plouïe, Ku)* ; **Hag an tir-bouchon barzh honn'zh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe, Ku)*

**HUCHAL** ['hyʃəl] : [***huchall*** 1732] vb. ; Gueuler
**Yann komañs da huchal ba'n ti** : Yann commence à gueuler dans la maison *(Sant-Herbod, Ku)*

**HUDUR** ['hyːdər] : [***hudur*** 1499] adj. ; Dégueulasse
**Hudur an amzer !** : Le temps est dégueulasse ! *(Poullaouen, Ku)*

**-HUN(AN)** ['hœn] ['hœ̃n] : [***hunan*** XIVe] après adj. poss. ; (soi-) Même / (soi-) Seul
**Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun'** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ah yeo yeo ! Me é red mond ma-hun', me meus ur gomissïon !** : Ah si si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**HUNVRE(AÑ)** [hyn'vʳeəl] [ỹ'reəl] : [***hunureaff*** 1499] vb. ; Rêver
**Te hunvre toud brezhoneg ?** : Tu rêves tout en breton ? *(Plouïe, Ku)*

**IBIL** ['(h)iːbəl] ['(h)iːbiʎ] : [***ebil*** 1499 ; ***ibil*** 1632] n.m. (pl. **-iou**) ; Cheville / Pénis / Bite
**Un ibil peus da staotad** : Tu as une bite pour pisser *(Skrigneg, Ku)*

**ILIS** ['iːləs] : [***ilis*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Église
**Passeal ba'h an ilis** : Passer dans l'église *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ha me a-dre an nor-dal ba'h an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien, Ku)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat, Ku)*

**(IM)BERR** [(im)'bɛr] : [***en berr*** 1530] n.m. ; Soir
**Benn 'berr** : Ce soir *(Plouïe, Ku)* ; **Ur banne laezh d'ober ur soubenn benn imberr** : Un peu de lait pour faire une soupe ce soir *(Skrigneg, Ku)*

**IMOBIL** [i'moːbil] : adj. ; Immobile / Scotché(e) (fig.)
loc. **Chom imobil di-rag** : Rester scotché devant ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe, Ku)*

**IMPLIJ(AÑ)** [im'pliːʒə] [impliʒ] : [***impjigeout*** 1732] vb. ; Employer
**Bremañ vé ket implijet kalz a gomzennou brezhoneg kin** : De nos jours on n'emploie plus beaucoup de mots bretons *(Plouïe, Ku)*

**INGAL** ['iŋgal] : [***egal*** 1499 ; ***ingal*** XVIe] adj. ; Égal(e) / Régulier(e)
**Mond ingal ba'r labour** : Travailler de façon régulière *(Plouïe, Ku)*

**INKARN(AÑ)** [(h)iŋ'kaʳnə] [(h)iŋ'kãːnə] : [***inkarnañ*** 1992] vb. ; Carder
**Inkarnet vise ar gwlan ga'r merc'hed** : C'étaient les femmes qui cardaient *(Plouïe, Ku)*

**INOUIÑ** [i'nui] : [***enoeaff*** XVIe] vb. ; S'ennuyer
**Inouet vên ba ma gwele** : J'en ai ras le bol d'être dans mon lit *(An Uhelgoat, Ku)*

**INT(E)RAMANT** [in'trãm(ət)] [in'tɛrmãn-t] : [***enterramant*** 1464] n.m. & n.f. (pl. **-int(e)ramañchou** [int(ɛ)ra'mãʃu]) ; Enterrement
**An intramañchou** : Les enterrements *(Plouïe, Ku)* ; **Un intramant (bras / vras)** : Un bel enterrement *(Berrien, Ku)*

**INTERESSIÑ** [inte'rɛsə] : [***interesein*** 1904] vb. ; Intéresser
**An dra-he interess aha'on memestra** : Ça m'intéresse quand-même *(Berrien, Ku)*

**INTRON** [in'trõːn] : [***itronn*** 1499] n.f. ; Madame / Dame
**Un intron vras, ar vrassañ intron** : Une grande dame, la plus grande dame *(An Uhelgoat, Ku)*

**ISEL / IJEL / IJIL** ['iːzəl] ['iːʒəl] ['iːʒil] : [***isel*** 1499] adj. ; Bas(se)
**Ar re dreut vise ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe, Ku)* ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad ub. ijel-tre** : Rabaisser qqn ; **An dra-he 'vid lak aha'mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe, Ku)*

**ISTOR** ['istɔr] : [***estoar*** 1464 ; ***hystor*** XVIe] n.f. (pl. **-iou**) ; Histoire
**Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **Me 'h a da gontañ doc'h istor Yann 'vel meus bet kleet 'nehi** : Je vais vous raconté l'histoire de Yann comme je l'ai entendue *(Sant-Herbod, Ku)*

**ISTROGELL** [is'trɔːgəl] : [***istrogell*** 1927] n.m. & adj. ; (un) Excentrique

**IVE / I'E / 'E** ['ije] [ø] [è] [e] : [***yuez*** 1499] adv. ; Aussi / Également / Non-plus
**Be so 'e ha vise laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe, Ku)* ; **Na ouien ket dalc'hmad 'è** : Je ne savais pas constamment non-plus *(Skrigneg, Ku)*

**J** : souvent prononcé **CH** en début de mot (**jadenn > chadenn** ; **jilgamm > chilgamm**) **,** un **S** peut aussi être remplacé par un **J** (**servich > jervich**) ou un **CH** (**servich > chervich**). Les **Z** et **ZH** (et parfois **S**) finaux se transforment souvent en **J** ou **CH** selon l'endroit (ex. **gis > gijou** ; **blavezh > blavechou** ; **gwazhiñ > gwachiñ** etc...). Le **J** peut résulter d'une transformation d'un **CH** selon ce qui précède le mot (**chom amañ / da jom amañ** ; **chilowerien hond da jilow** etc...). Et aussi dans les composés **joñjal / soñjal / choñjal** peuvent devenir de façon plus ou moins aléatoire : **dijoñjal / disoñjal / dichoñjal**

**JARD(R)IN / JERDIN** ['ʒard(ʳ)in] ['ʒɛrdən] : [***jardrin*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Jardin
**Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen, Ku)*

**JENAÑ** ['ʒeːnə] : [***jayna*** 1732] vb. ; Gêner / Incommoder
**Mechañs vin ket jenet ga den-all e-bed kin !** : Il y a des chances que je ne sois plus gêné par qui que ce soit d'autre ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be jenet mat** : Être bien incommodé(e) ; **Me lar doc'h oaint komañs da vé jenet mat** : Je peux vous dire qu'ils commençaient à être bien incommodés *(Sant-Herbod, Ku)*

**JENERAL** [ʒe'neːral] : [***general*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) ; Général
**Gad ur jeneral amerikan** : En compagnie d'un général américain *(Plouïe, Ku)*

**JEU / CHEU** [ʒøː] [ʃøː] : [***jeu*** 1970] n.m. (pl. **-iou**) ; Affaire / Jeu / Ambiance / Bordel
**Pegeid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe, Ku)* ; **Ha me lar doc'h amañ 'ho cheu !** : Et je peux vous dire qu'ici il y aura l'ambiance ! *(Sant-Herbod, Ku)*

**JIGOVI** [ʒigovi] : adj. ; Vicieux (regard) (cf. **LANGATI / PITOUÈR**)
loc. **Un dowlagad jigovi** : Un regard vicieux *(Ku)*

**JUJOU** ['ʒyːʒu] : [***sug*** 1732] n.f. pl. ; Trait d'attelage (cf. **TRET**)
loc. **Stenn war ar jujou** : Physiquement difficile *(Plouïe, Ku)*

**JUST** ['ʒyst] : [***just*** 1499] adj. & adv. ; Juste / Pile / Précisément / **JUSTIG** ['ʒystik] : adj. & adv. ; Tout juste

**Un dén just** : Une personne juste *(Berrien, Ku)* ; **Te é an dén just** : Tu es la bonne personne *(Berrien, Ku)* ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma 'keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Hag ase just ba-kichenn** : Et ici juste à côté *(Ku)* ; **Dond en-dro benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hanter-nos just oa laret dehoñ** : On lui avait dit minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ 'nehoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen, Ku)* ; **Ya, just é** : Oui, c'est juste *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Just a-walc'h** : adv. ; Justement ; **Ya, just a-walc'h** : Oui, justement / Oui, exactement *(Berrien, Plouïe Ku)* ; **Ya just a-walc'h 'vid neuhe** : Oui justement pour lors *(Plouïe, Ku)*
loc. **Just-ha-just** : Pile poil / Très exactement ; **Da hanter-nos just, ha just-ha-just !** : À très exactement minuit pile *(Sant-Herbod, Ku)*

**JUVENDRÏERENN** [ʒyvɛndʳi'ɛrən] [ʒwɛndʳi'ɛrən] : n.f. (pl. **-ou**) ; Sous-ventrière
**Ur juvendrïerenn dindan e gof, hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg, Ku)*

**KABANENN** [ka'bã:nən] [ka'ba:nən] : [***cabanenn*** 1732] n.f. ; Cabane
**Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa-Berrien)*

**KABES(T)** ['ka:bəs] : [***cabest*** 1499] n.m. ; Licol (qu'on met aux poulains) (cf. **TIKER**)
**Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vie laket dindan ar brid** : Le licol, ou le licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg, Ku)*

**KABESTAÑ** [ka'bestə] : [***cabestra*** 1659] vb. ; Mettre le licol à / & fig. Mettre le grappin sur
**Kabestet é-hi gad ur gwas** : Un homme lui a mis le grappin dessus (elle est enceinte) *(Plouïe, Ku)*

**KABITEN** [ka'bitən] : [***cabitenn*** 1464] n.m. ; Capitaine
**Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KABON** ['ka:bɔn] : [***cabon*** 1480] n.m. ; Chapon / Dur à cuire (drôle de cheval)

**KAC'HAD** ['kahət] : [***cachet*** 1499] vb. ; Chier
loc. **Kac'had deus e re(w)r** : Péter plus haut que son cul ; **Kac'het teus deus da rer** : T'as pété plus haut que ton cul *(Plouïe, Ku)*

**KADOR** ['ka:dɔr] : [***cadoer*** 1499] n.f. (pl. **- iou** [ka'dɔrju]) : Chaise
**Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Sa'et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe, Ku)*

**KADOR-GOWESS** [kadɔr'gɔwəs] : n.f. (pl. **kadoriou-kowess)** ; Confessionnal
**Aet é ba'r gador-gowess** : Il est allé dans le confessionnal *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KÀER** [kɛ̀:r] : [vx. br. ***cadr*** ; ***cazr*** 1499 ; ***caezr*** 1632 ; ***caër*** 1661] adj. ; Beau (belle)
**N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)* ; **N'oc'h ket a-walc'h 'vid dispartïañ 'nehe gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Sant-Herbod)*

**KAEZH** [kè:z] : [***quaez*** 1499] adj. ; Pauvre (contraire de riche cf. **POWR**)
**Yann gaezh** : Mon pauvre Jean *(Skrigneg, Ku)*

**KAFE** ['kafə] : [***caffe*** 1732] n.m. ; (du) Café
**Ur banne kafe** : Un (verre de) café *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Kafe du barzh ar bolennou** : Du café noir dans les bols *(Ar Fouillez, Ku)*

**KAFEA** [ka'feə] : [***kafeal*** 1992] vb. ; Prendre un (ou plusieurs) café(s)
**An dez-all a oa aet da gafea** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez, Ku)*

**KALABOSSOU / KARABOSSOU / GALBOUCHENN** [ka(l/r)a'bɔsu] [gal'buʃən] : [***kalabousenn*** 1876] n.f. ; (**war (e/he) -**) À quatre-pattes
**N'a ket e-hun', war e halbouchenn 'ma** : Il ne se déplace pas tout seul, il se déplace à quatre-pattes (pour un enfant) *(Plouïe, Ku)* ; **War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg, Ku)* ; **War e galabossou** : Sur les genoux *(Berrien, Ku)*

**KALA-GO(A)Ñ(W)** [kaːlə'gõː] : Calendes de Novembre
loc. **Be é lakad he c'hala-goñ** : Faire sa mue / Changer de plumes ; **O lakad he c'hala-goñ 'ma ar yar** : La poule fait sa mue *(Plouïe, Ku)*

**KALBAOTENN** [kal'bɔwtən] : [***cailhebodenn*** 1732] n.f. ; Souillon / Dévergondée
**Oc'h ober petra 'ma ar galbaotenn-mañ amañ ?** : Qu'est-ce qu'elle fait cette souillon ici ? *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo ur galbaotenn** ! : C'est une dévergondée *(Plouïe, Ku)*

**KALED** ['kaːlət] : [***calet*** 1499] adj. ; Dur(e) / Rude
loc. **Hezh zo penn-kaled** : Il a la tête dure / Il est difficilement influençable *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaled-malerus** : Extrêmement dur(e) ; **Ur gooñvezh kaled-malerus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg, Ku)*

**KALZ** [kals] ['kaləs] : [***cals*** 1499] adv. ; Beaucoup / De l'importance
**Cheñchet zo kalz diboe** : C'est très différent depuis *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-se zo tud neugn ket kred d'ar re-all kalz** : Ce sont des gens qui ne font pas beaucoup confiance aux autres *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe, Ku)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe, Ku)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe, Ku)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien, Ku)* ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar mare-se an dra-he oa kalz** : C'était beaucoup pour l'époque *(Plouïe, Ku)* ; **Vise ket kalz difer's** : Ça ne faisait pas beaucoup de différence *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe, Ku)* ; **Neus ket kalz a dachou kin / Neus ket kalz tachou kin** : Il n'a plus beaucoup de tunes *(Plouïe, Ku)* ; **Re vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus kalz tud** : J'ai une grande descendance *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz a dra** : Grand-chose (fig.) ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand chose *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz traou** : Grand-chose / Beaucoup de choses ; **Vie ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz deus...** : Beaucoup d'entre... ; **Kalz deus oute** : Beaucoup d'entre eux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz-re** : Beaucoup trop ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)*

**KAMARAD** [ka'maːr(ə)t] [kamarad] : [***camarad*** 1659] n.m. (pl. **-ed** [kama'raːdət]) ; Camarade / Copain / Pote
**Hezh é kamarad ta'-kozh** : C'est le copain de grand-père *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe, Ku)* ; **An den yowank-se neus distoket e gamarad** : Ce jeune homme-là a donné un revers à son camarade *(Plouïe, Ku)* ; **Ga ma c'hamarad kozh** : Avec mon vieil ami *(Ar Fouillez, Ku)*

**KAMBR** [kãm(pr)] : [***cambr*** 1499] n.f. ; Chambre
**Ba'r gambr** : Dans la chambre *(Ku)* ; **Ha na bet ur gambr ba'n Uhelgoat michañs** : Puis il a sûrement eu une chambre à Huelgoat *(Berrien, Ku)*

**KAMM** [kãm] : [***cam*** 1499] adj. ; Qui boite / Boiteux (cf. **CHILGAMM**)
**Un dén, kamm deus un tu, vé laret « chilgamm » deus outoñ** : On dit d'une personne qui boite d'un côté qu'elle est « chilgamm » *(Plouïe, Ku)*

**KAMMED / KAMMAD** ['kãmət] ['kãmat] : [***camhet*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [kãmaːdu]) ;

Enjambée
**Kammadou hir** : De grandes enjambées *(Plouïe, Ku)*

**KAMPÏARD** [kãm'pijərt] : [***kampiard*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [kãmpi'ʎardət]) ; Lascar / Coquin / Individu louche...
**Ba bourk Uhelgoat meump gwelet ur vandennad kampïarded** : Au bourg d'Huelgoat, nous avons vu une bande de lascars *(Plouïe, Ku)*

**KANAÑ** ['kãːnə] : [***canaff*** 1499] vb. ; Chanter
**Kanañ ur son** : Chanter une chanson *(Berrien, Ku)*
loc. **Kanañ da zañsal** : Chanter du kan-ha-diskan ; **Ha vije tud é kanañ, hag é tañsal, ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chante)

**KANETENN** [ka'nɛtən] : [***kannetenn*** 1499] n.f. (anc. singulatif, pl. **-ou** [kanɛ'tɛnu]) ; Bille
**Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **C'hoa(r)i kanetenn** : Jouer aux billes ; **C'hoa'i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**KANNAÑ / KANNAD** ['kãnə(t)] : [***cannaff*** 1499] vb. ; (se) Battre
**Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez, Ku)*

**KANOWENN** [kã'nɔwən] : [***canoenn*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [kãnɔ'wɛnu]) ; Chanson
**Ya memes ba'r ganowenn** : Oui même dans la chanson *(Plouïe, Ku)*

**KANT** [kãn-t] : [***cant*** 1499] nombre ; Cent
**Dow c'hant metr** : Deux cents mètres *(Ku)*

**KANTIK** ['kãntik] : [pl. ***cantiquou*** 1623] n.m. (pl. **-ou** [kãn'tiku]) ; Cantique
**Kanomp d'ar mabig Jesus ar c'hàerrañ kantikou** : Chantons à l'enfant Jésus les plus beaux des cantiques *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KANTON** ['kãntõn] : [***canton*** 1732] n.m. ; Canton
**Ba kanton Uhelgoat zo eizh parres : Be 'ma Bolazeg, be 'ma Skrigneg, be 'ma Berrien, be 'ma Ar Fouilhes, be 'ma Plouïe, be 'ma Lokmarïa ha Boneur** : Le canton du Huelgoat comporte huit communes : Bolazec, Scrignac, Berrien, La Feuillée, Plouyé, Locmaria-Berrien et Botmeur *(Plouïe, Ku)* ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)* ; **Ba Uhelgoat oa toud tud yowank ar c'hanton** : Il y avait tous les jeunes du canton à Huelgoat *(Plouïe, Ku)*

**KAOC'H** ['kɔh] : [***caoch*** 1499] adj. & n.m. : Merde
loc. **Be finnoc'h evid kaoc'h-louarn** : Être (malin(e) / rusé(e)...) ; **Hezh zo finnoc'h evid kaoc'h-louarn** : C'est un malin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Re(w)r gaoc'h** : Empoté ; **Henn' neus ur rer-gaoc'h** : C'est un empoté *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe, Ku)*
loc. **Te zo ur vazh-kaoc'h !** : Tu es vraiment maladroit (mot-à-mot : Tu es un bâton de merde) *(Plouïe, Ku)*

**KAOL** [koːl] : [***caul*** 1499] coll. (sing. **-enn** [koːlən], sing. pl. **-ennou** [ko'lɛnu]) ; Choux
loc. **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger *(Plouïe, Ku)*

**KAOL-MOC'H / KAOL-TEWL** [kol'moh] [kol'tɛw(l)] : n.m. & coll. : Rumex
**Amañ vé laret kaol-tewl, lod a ra ga kaol-moc'h** : Ici on dit « kaol-tewl », certains disent « kaol-moc'h » *(Plouïe, Ku)*

**KAOS** [koːz] : [***caus*** 1499] n.f. (pl. **kaochou** ['koʃu], **kaojou** ['koːʒu]) ; Parole / Cause / Rumeur
**Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Kleo kaos deus** : Entendre parler de ; **Bet heus bet kleet kaos deus hezh ?** : As-tu entendu parler de lui ? *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kleo tammou kaochou** : Entendre pas-mal de rumeurs ; **Kleet meus tammou kaochou (aha)non** : J'ai entendu pas-mal de rumeurs *(Sant-Herbod)*
loc. **Ober un tamm kaos bennag ga ub.** : Faire une brin de causette avec qqn ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un tamm kaos oa gwraet ga'r wreg** : Il fit un brin de causette avec l'épouse *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Petra zo kaos** : Pourquoi / La raison pour laquelle ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barres-mañ** : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kont(añ) ar gaos** : Raconter / Parler ; **Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Parler à propos des vacances *(Plouïe, Ku)*

**KAOSEAL / KAOJÈL** [ko'zeəl] [ko'ʒèːl] : [***causeal*** 1732] vb. ; Parler / Causer / Dire
**N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaoseal deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)* ; **Ker nebeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe, Ku)* ; **Me vise kaoseet galleg deuhouin ga ma zud** : Mes parents s'adressaient à moi en français *(Berrien, Ku)* ; **Me gaosee ga'n dud toud** : Je parlais à tout le monde *(Berrien, Ku)* ; **An dra-he zepand deus an takad lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe, Ku)* ; **En kêr vé ket kaoseet deus toud an dud ar mo-se pa n'anaveer ket 'nehe !** : En ville on ne s'adresse pas ainsi aux gens que l'on ne connait pas ! *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Kaoseal braw** : Parler correctement ; **Kaoseal braw da hezh !** : Parle-lui correctement ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Kaoseal divalo** : Parler vulgairement ; **Hezh gaosev divalo** : Il est vulgaire *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Kaoseal frañ** : Parler franchement ; **Kinkoulz é domp kaoseal frañ an eil deus egile** : Il vaut autant qu'on se parle franchement l'un l'autre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaoseal gwleb** : Parler en palatalisant
loc. **Kaoseal ledan** : Parler en prononçant toutes les syllabes
loc. **Kaoseal moan** : Parler de façon aigüe
loc. **Uhellaad da gaosèl da ub** : Hausser la voix pour parler à qqn ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl dehoñ pegur glee ket** : Le prêtre avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il il n'entendait pas *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KAOTER** ['kɔtjɛr] : [***cauter*** 1499] n.m. ; Chaudière / Marmite / & fig. Pagaille (dans la cuisine)

**KAOUD** [kow(t)] : [***caffout*** 1623 ; ***cahout*** 1633] vb. (p.p. **bet** [bed-t]) ; Avoir / Obtenir (cf. **KA(V)OUD**)
**Bet neus e sertifikad** : Il a obtenu son certificat *(Berrien, Ku)* ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag, Ku)* ; **Ha ba'r fin visent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe, Ku)*

**KAP** [kap] : [***capabl*** 1632] adj. ; Capable / **KAPAT** ['kapəd-t] : adj. ; Capable / Qui travaille (super) bien
**N'é ket kap da vale** : Il n'est pas capable de marcher *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un dén kapat** : Il travaille super bien *(Plouïe, Ku)*

**KAR** [kar] : conj. ; Car
**Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez, Ku)*

**KARD** [kard-t] : n.m. ; Quart
loc. **kard-eur** : [***ur c'hard eur*** 1732] Quart d'heure ; **Med ur c'hard-eur all goude-se na ka'et ur voien** : Mais un quart d'heure plus tard il avait trouvé un moyen *(Poullaouen, Ku)*
loc. **(Ne)med kard** : Moins le quart ; **Ha tro deg eur 'méd kard** : Et aux alentours de dix

heures moins le quart *(Sant-Herbod, Ku)*

**KARED** ['kaːrəd-t] : [***carout*** 1854] vb. ; Aimer
**Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ma keres / Ma keret** : Si tu préfères / Si vous préférez ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**KARGAD** ['kargəd-t] : [***kargad*** 1931] n.f. (pl. **kargajou** [kar'gaːʒu], **kargachou** [kar'gaʃu]) ; Chargement
**Pa chome ar chô sac'het ga i gargad traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg, Ku)*

**KARGAÑ** ['kargə] : [***cargaff*** 1499] vb. ; Charger / Remplir
**Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ, da gargañ 'nehoñ dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg, Ku)* ; **Karget oa ar plad** : Le plat était rempli *(Poullaouen, Ku)*

**KARLOSKENN** : [***garlostenn*** 1499] n.f. (pl. **karlosted**) ; Perce-oreille *(Ku)*

**KARNAÑ** ['karnə] : [***carna*** 1716] vb. ; Racornir
**N'oc'h ket 'vid taol ho poutou kar ar vein zo karnet** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures car les pierres sont racornies *(Berrien, Ku)*

**KARR** : [***carr*** 1499] n.m. ; Charrette / Voiture
**E karr bihen tonton Jakes** : Dans la petite voiture du tonton Jaques *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ur c'harr éh ober « kwig-kwig-kwig »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar brec'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg, Ku)* ; **Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg, Ku)* ; **Da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ** : Pour tenir la charrette et l'attacher *(Skrigneg, Ku)* ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe, Ku)*

**KARRAD** : [***carrat*** 1633] n.m. ; Charretée
**Ur c'harrad-foenn** : Une charretée de foin *(Plouïe, Ku)*

**KARRIGELL** [ka'riːgəl] [ka'riːɟəl] : [***cariguell*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [kari'gɛlu] [kari'ɟɛlu]) ; Brouette

**KARTENN** : [***carten*** 1633] n.f. (pl. **-ou**) ; Carte / Ticket / Coupon
**Me ma ket kartenn *alimentation*** : Je n'avais pas de coupon d'alimentation *(Plouïe, Ku)* ; **Ma ket kartenn-butun e-bed** : Je n'avais pas de coupon-tabac *(Plouïe, Ku)* ; **Ma ket kartenn 'vid kaoud toud ar pezh a vanke din** : Je n'avais pas de coupon pour avoir tout ce dont j'avais besoin *(Plouïe, Ku)*

**KART(I)ER** ['kart(j)ər] [kartcɛr] : [***carter*** 1557] n.m. (pl. **-ou**) ; Quartier

**KARTOU** : n. pl. ; Carte à jouer
loc. **C'hoa(r)i kartou** : Jouer aux cartes ; **Pé visemp c'hoari kartou** : Lorsque nous jouions aux cartes *(Plouïe, Ku)*

**KASEG** : [***casec*** 1499] n.f. (pl. **kesekenned**) : Jument
**Souissañ ar gaseg** : Reculer la jument *(Berrien, Ku)* ; **Trôet é ar gaseg** : La jument a mis bas *(Berrien, Ku)*
loc. **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche *(An Uhelgoat, Ku)*

**KASEG-VEURZH** : n.f. ; Vent d'est (du mois de Mars)
**Kazeg Veurzh, hounnezh a droc'h tost... pegur an a'el vise c'hweo deus ar reter alïes**

**ba mis-meurzh, hezh a vise yin, ha fluskañ a rê ar yeot barzh ar parkeier ha barzh ar prajeier, adrame vise re yin ha vie ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Le vent d'est de Mars coupe près du sol... puisque le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars, il était froid et il rasait l'herbe des champs et des prés, et parce qu'il était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe, Ku)*

**KASI(MANT) / KOSI(MANT) / KAJIMANT** : [***quasimant*** 1632] adv. ; Quasi(ment) / Presque
**Kasi toud a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe, Ku)* ; **Mew vise kajimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui trainait quasiment par-terre *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ka(s)i-sur / Kajimant-sur** : Quasi(ment) sûr ; **Med ka'i-sur a-walc'h 'h on 'n-om dromplañ** : Je suis quasiment sûr de me tromper *(Skrigneg, Ku)* ; **Un tu bennaket vo ka'et penaos skrivañ an dra kajimant-sur** : Il est quasiment certain qu'on trouvera quelque part comment l'écrire *(Skrigneg, Ku)*

**KASKETENN** : [***kasketenn*** 1970] n.f. ; Casquette
**Ha bep a gasketenn newe adrame dehe da ve heñvel deus an ouvrïerien neuhe oa ba'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe, Ku)*

**KASS(ED)** : [***cacc*** 1499] vb. ; Envoyer / Guider / Conduire
**Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'r naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha bremañ vomp kasset d'ar prison** : Et maintenant on va nous envoyer en prison *(Berrien, Ku)* ; **Pa nie emm un' a vie kasset dehoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anehe** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg, Ku)* ; **Kass an arar** : Conduire la charrue *(Kastell-Ne', Ku)*
loc. **Kass udb. a-raog** : Avancer qqchose ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Kass d'an traoñ** : Faire descendre (la nourriture) ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kass udb. da vale** : Chasser qqchose / Faire voler qqchose ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Mond da gass(ed) ub. da udb.** : Aller apporter qqchose à qqn / Envoyer qqchose à qqn ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**KASTÏAÑ** : [***castiaff*** 1499] vb. ; Maigrir
**Kastïet é** : Il a maigri *(Plouïe, Ku)*

**KASTRENN** : [***castrenn*** 1732] n.f. ; Pénis

**KASTRENNAD** : [***kastrennad*** 1992] n.f. ; Coup de queue (de pénis ...)
**Ro ur gastrennad dehi !** : Fout lui un coup de queue ! *(Plouïe, Ku)*

**KATAR** ['katər] : [***caterr*** 1612 ; ***catharr*** 1633] coll. (sing. **-enn** [ka'taːrən] ; sing. pl. **-ennou** [kata'rɛnu]) ; Catarrhes (croûtes d'impétigo)
**Kasi-toud ar vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate, ha na vijent ket gwalc'het, ha neuse vijent ket kribet ha teue da ve o venn toud katarennet** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux, et on ne les lavait pas, et on ne les peignait donc pas et leur tête était recouverte de croûtes *(Plouïe, Ku)*

**KATARENNIÑ** [kata'rɛnə] : vb. ; Devenir impétigineux / Se couvrir de croûtes d'impétigo
**Kasi-toud ar vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate, ha na vijent ket gwalc'het, ha neuse vijent ket kribet ha teue da ve o venn toud katarennet** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux, et on ne

les lavait pas, et on ne les peignait donc pas et leur tête était recouverte de croûtes *(Plouïe, Ku)*

**KA(V)OUD / KAWED** : [***caffeut*** 1499 ; ***caffoud*** XVIe] vb. ; Trouver
**Kontant on kaoud kelou deus outi pegur gavon 'nehi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe, Ku)* ; **Ka'et meus ur bàerones, a lare, med ne gavon pàeron e-bed** : J'ai trouvé une marraine, disait-elle, me je ne trouve pas de parrain *(Berrien, Ku)* ; **Ha na ka'et un'** : Et il en trouva un *(Berrien, Ku)* ; **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe, Ku)* ; **Daoust hag-eñw daon gavein den e-bed da bàeron da'm vaotr ?** : Mais bordel je vais pas trouver une personne pour devenir le parrain de mon garçon ? *(Berrien, Ku)* ; **Ar stumm ma ka'et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen, Ku)* ; **Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Ha tokow ar baotred 'h ê ga'n avel, n'oaint ket 'vid delc'hen 'nehe war o venn, pé vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent, ils n'arrivaient pas à les garder sur leur tête, quand on avait trouvé des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist-Moelou, Ku)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket 'han'h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent comme ça ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ha oant ka'et ba'h an tu-all da Goad-Iles** : Et on les trouva de l'autre côté de Coat-Elez *(Berrien, Ku)*
loc. **Ka(v)oud da ub.** : Se croire / Trouver que ; **Hemañ gav dehoñ é-hañw gwelloc'h 'vid ar re-all** : Il se croit meilleur que les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Me gav din ma rafen pemp mil lur doc'h, beñ an dra-he zo tro-walc'h...** : Je trouve que que si je vous donnai cinq mille francs, ben c'est assez *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **En-om ga(v)oud ga(d) ub** : Rencontrer qqn / Se (re)trouver avec qqn ; **Erru an nos dija a-benn oa en-om ga'et gad un'...** : Il faisait déjà nuit avant qu'il ne rencontre un... *(Berrien, Ku)* ; **Ha p'oa 'n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha oa 'n-om ga'et dirag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg, Ku)* ; **Lec'h ma 'n-im gav hemañ** : Là où il se trouve *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ka(v)oud da ub** : Croire que ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave dehoñ 'h ê ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Kaoud a ra din on gouest da lar doc'h** : Je crois que je suis capable de vous dire *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Kaoud (udb / ub) + adj.** : Trouver (qqchose / qqn) + adj. ; **Hag ma kaet 'nehi braw** : Et je l'avais trouvée belle *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond da gaoud ub.** : Aller retrouver qqn ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe, Ku)*

**KAZH** : [***caz*** 1499] n.m. (pl. **kicher / kijier**) ; Chat
**Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober barlenn d'ar c'hazh / Troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Ne rien glander *(Ku)*
loc. **Ober e gazh gwléb** : Esquiver hypocritement / Filer en douce par humiliation ou vexation
loc. **Ur c'hazh born** : Un chat borgne / & Une curette *(An Uhelgoat, Ku)*

**KEID** : [***quehit*** 1499] adj. ; Aussi longtemps (que) / Tant (que)
**Keid vin krog lak an toas ba'r forn ha bremañ ar mo-se sklêrijenneh traou papred** : Tant que je commencerai à enfourner la pâte et comme ça au moins maintenant vous ferez l'éclairage *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mond a rin hir-ma-hall, keid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat, Ku)*

**KEIN** : [***cein*** 1220] n.m. ; Dos / & adj. Distendu(e) / Bossu(e)
**Ur sac'h na vije ket aes war da gein** : Un sac inconfortable sur ton dos *(Plouïe, Ku)* ; **Ken lardet vise benn vise bet voien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)* ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Kein é ar vourell** : La rembourrure est distendue / Il s'est fait péter la

panse *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur juvendrïerenn dindan e gof, hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mank a ra dehoñ ba e gein** : Il est trop maigre du dos (pas assez musclé) *(Plouïe, Ku)*
loc. **War-gein ub.** : Sur le dos de qqn ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*

**KELIEN** ['kɛʎən] : [vx. br. ***keleon*** ; ***quelyen*** 1499] coll. (sing. **KELIEDENN** [kɛ'ʎeːdən]) ; Mouches

**KELIEN-DALL** [kɛʎən'dal] : [***quellyenn dall*** 1732] coll. ; Taons *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KELOU** : [***quehezlou*** 1499 ; ***quelo*** XVIIe] n.m. ; Nouvelles
loc. **Kaoud kelou deus ub** : Avoir des nouvelles de qqn ; **Kontant on kaoud kelou deus outi pegur gavon 'nehi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe, Ku)*

**KEMEND-ALL** : adv. ; (tout) Autant / Tellement
**Med kemend-all a dud 'vel oa amañ 'hi-mañ** : Mais il y avait tellement de gens ici-même *(Berrien, Ku)*
loc. **Biskoazh kemend-all** ! : C'est pas vrai ! / Jamais vu ça ! / C'est un monde ! ... (mot-à-mot : Jamais autant) *(Ku)*

**KEMENER** [ke'meːnər] : [***quemener*** 1499] n.m. (pl. **-ien**) ; Tailleur
**Gwechall voa ur c'hemener oa ha' ree dilhad sur-mesur** : Autrefois il y avait un tailleur qui faisait des habits sur-mesure *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Ur mewel oa ga'r c'hemener** : Le tailleur avait un valet à son service *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Pegur bremañ vé ket kemener kin, med neuhe oa !** : Parce que maintenant il n'y a plus de tailleur, mais alors il y en avait ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **An eskob noa c'hoant da gaoud ur bragou 'e ga'r c'hemener, pegur heñw voa ur c'hemener mad a oa ha' ree dilhad mad, ha dilhad sur-mesur, re vraw** : L'évêque désirait également un pantalon fait par le tailleur, parce que c'était un bon tailleur qui faisait de bons vêtements, des vêtements sur-mesure, des plus beaux *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**KEMENT** : [vx. br. ***cement*** ; ***quement*** 1499] adv. ; Tant
loc. **Kement-se** : Tant que ça / De tant ; **Ma zo kement-se a bréss...** : S'il y a tant que ça d'empressement... *(Berrien, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à dépasser autant les arbres *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'é ket drol oc'h kement-se re din** : Ce n'est pas étonnant que vous me dépassiez de tant *(Poullaouen, Ku)*

**KEMER** : [***quempret*** 1499 ; ***quemeret*** 1530] vb. ; Prendre
**Te gemer ar re blij dit** : Tu prends ceux qui te plaisent *(Berrien, Ku)* ; **Hezh a gemer an traou evel a teu** : Il prend les choses comme elles viennent *(Plouïe, Ku)* ; **Pegur vise gwraet ar gwin ga rejin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchant *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **Kemer e feurm war-lerc'h e dud** : Reprendre la ferme des parents ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud** : Des gens qui reprennent la ferme de leurs parents *(Plouïe, Ku)* ; **E baotr neus kemeret ar feurm da-houde** : Par la suite son garçon a pris la ferme *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kemer faot ba ub** : Prendre qqn en faute / Critiquer qqn ; **Plij a ra dehoñ kemer faot ba'r re all** : Il aime bien critiquer les autres *(Plouïe, Ku)*

**KEN / KER** : [***quen*** 1499] adv. ; Aussi / Si
**Ken lardet vise benn vise bet moien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)* ; **Ken kreñw eveld'hañw deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Toud an dud n'eint ket ker koant an eil hag egile** : Tout le monde n'est pas aussi beau l'un que l'autre *(Plouïe, Ku)* ; **Ker nebeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe, Ku)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr 'veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Sant-Herbod, Ku)*

**KEN** : [***quen*** 1499] prép. ; Jusqu'à ce que / Si bien que
**Ha raen ken vie echu** : Et je faisais jusqu'à ce que ce soit fini *(Plouïe, Ku)* ; **Da veteg ken a vi erruet d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé à ta maison *(Berrien, Ku)* ; **Ken vise deut ar rejin war ar gorre** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Kastell-Ne, Ku)* ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ai délit *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ha grass dehe da 'n-om sammañ ken a teuint d'ar gêr 'n-ur vrammad** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse si bien qu'il vinrent à la maison en pétant *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ken a'h a an amzer biou** : Au fil du temps *(Plouïe, Ku)*

**KÉN / KIN** : [***quen*** 1499] adj. ; Plus (au négatif)
**Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien, Ku)*

**KENDERW / KENITER(W)** : [***quenderu*** 1499] n.m. ; Cousin
**Hezh oa kenderw din-me** : C'était un cousin à moi *(Plouïe, Ku)*

**KEN-(NE)MED / KIME(D)** : prép. ; Rien que / Seulement
**Matrehe oa ken med pevar pe bemp** : Il n'y en avait peut-être que quatre ou cinq *(Skrigneg, Ku)* ; **Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anehe** : Mais ils n'avaient sûrement qu'une seule catégorie d'outils *(Sant-Herbod, Ku)* ; **...Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ...Et on ne parlait que de ça *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Peus kimed digor d'an eur-se** : Tu n'as qu'à ouvrir à cette heure-là *(Sant-Herbod, Ku)*

**KENKOULZ / KINKOULZ** : [***quencouls*** 1576] adv. ; Aussi bien / Il vaut autant
**Kenkoulz d'ar baotred 'vel d'ar merc'hed** : Aussi bien pour les hommes que pour les femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Kinkoulz é domp kaosèl frañ an eil deus egile** : Il vaut autant qu'on se parle franchement l'un l'autre *(Plouïe, Ku)*

**KENT** : [***quent*** 1499] adj. ; Avant
loc. **Kent-se** : Aussi bien ; **Kent-se lahet ma vijen bet, michen ket bet gouiet** : Aussi bien je me serais tué que je ne l'aurais pas su *(Poullaouen, Ku)*

**KENTAÑ** : [***quentaff*** 1499] adj. ; Premier(e) / Prochain(e)
**Foar an de kentañ ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **A-benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dehi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Da gentañ (toud)** : Pour commencer ; **Da gentañ neuhe raog 'h aen d'ar park** : Au départ donc avant que j'aille au champ *(Plouïe, Ku)* ; **Da gentañ toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deus ar c'hentañ** : Parmi les meilleur(e)s ; **Douar deus ar c'hentañ** : Des terres parmi les meilleures *(Plouïe, Ku)*

**KÉR** : [***quer*** 1499] adj. ; Cher
**Teue ket benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Sant-Herbod, Ku)*

**KÊR** : [***kaer*** 1499] n.f. ; Ville / Village / Chez soi (maison)
**Deus pe-sort kêr ?** : De quel village ? *(Plouïe, Ku)* ; **Mond da gerc'had ar saout d'ar gêr** : Aller chercher les vaches pour le ramener à la maison *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'r gêr d'an nec'h** : Dans le haut du village *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **A vise un nebeud kêriou ha vise tud vise assames é labourad** : Il y avait quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **Ha p'oa 'n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg, Ku)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du prêtre quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **An heñi oa komander toud kêr-Brest** : Le commandant d'arme de la forteresse de Brest *(Plouïe, Ku)* ; **D'an abard'hai vin ket ba'r gêr** : En fin d'après-midi je ne serai pas chez moi

*(Sant-Herbod, Ku)* ; **Heñ n'ho ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera sûrement pas à la maison avant demain *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Kreis 'tre diw gêr** : À mis-chemin entre deux villages *(Skrigneg, Ku)* ; **'Ma ket ba'r gêr** : Il n'est pas à la maison *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Erro é Yann da'r gêr** : Yann est arrivé à la maison *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Kenevelen é kêr ar vamm-gozh ba Berrien** : Le village de la grand-mère est Quinimilin à Berrien *(Plouïe, Ku)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe, Ku)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenos** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien, Ku) ;* **Amañ zo tud ba'r gêr-mañ** : Il y a beaucoup de monde dans ce village *(Berrien, Ku)* ; **Unneg feurm oa ba kêr** : Il y avait onze fermes au village *(Berrien, Ku)* ; **En kêr vé ket kaoseet deus toud an dud ar mo-se pa n'anaveer ket 'nehe !** : En ville on ne s'adresse pas ainsi aux gens que l'on ne connait pas ! *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KERC'H** : [***kerch*** 1131-1139] coll (sing. **-enn** / sing. pl. **-ennou**) ; (plant d') Avoine
**Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce dont on avait besoin *(Berrien, Ku)*

**KERC'H(AD)** : [***querchat*** 1632] vb. ; Aller chercher / Ramener
loc. **Mond da gerc'had ub d'ar gêr** : Aller chercher qqn pour le ramener à la maison ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, mes ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J’étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe, Ku)*

**KERC'HENN** : [***querchen*** 1519] n.f. ; Tour du cou
loc. **Harlinkad he c'herc'henn** : La taquiner ; **Be 'ma é harlinkad he c'herc'henn** : Il est en train de la taquiner *(Plouïe, Ku)*

**KERZH(ED)** : [***querzet*** 1499] vb. ; Marcher vite / Foncer
**Hezh a gerzh** : Il fonce *(Plouïe, Ku)* ; **Kezh war'nehoñ !** : Sers-toi (à table) *(Plouïe, Ku)* ; **Kerzh ba'r forn !** : Fonce dans le four ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Kerzh da grampouessa** : Envoyer sur les roses *(Berrien, Ku)*

**KESEG** : [***quesec*** 1659] n.pl. ; Chevaux
**Dre amañ vije keseg mïoc'h** : Par ici il y a avait plus de chevaux *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar c'heseg bihen vije gwerzhet 'è** : On vendait aussi les petits chevaux *(Skrigneg, Ku)* ; **Ma zad-kàer n'é ket saout na emm : hañw oa keseg !** : Mon beau-père ne voulait pas de vaches, c'était les chevaux *(Skrigneg, Ku)* ; **Gwelloc'h a blije ar c'heseg dehoñ 'vid ar saout** : Il préférait les chevaux aux vaches *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar c'heseg vije lard** : Les chevaux étaient gras *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar re-he vije laket da'r c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*
loc. **KROW-KESEG / KROW AR C'HESEG** : Écurie ; **Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lon-keseg** : Cheval / Équidé ; **A-wechou pé vije tud hond da breno ur lon-keseg** : Des fois lorsque des gens allaient acheter un cheval *(Skrigneg, Ku)*

**KESEG-CHERVICH** : n.pl. ; Étalons

**KEST** [kɛst] : [***quest*** 1659] n.f. (pl. **-ou** ['kɛstu]) ; Quête
**Kest an amann** : (trad.) Quête du beurre (destinée au prêtre entre Avril et Mai) *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KET** : [vx. br. ***ced*** ; ***quet*** 1499] adv. ; Pas
**Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg, Ku)*

**KEVRE / KEWR** : [***kefre*** 1716] n.m. ; Lacet (pour faire des fagots, enlacer le foin)
loc. **Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe, Ku)*

**KEUNEUDENN** : [***queneuden*** 1659] n.f. ; Quenouille / (fig.) Fille frivole, commère, vicieuse

**Houzh zo ur geuneudenn** : C'est une vicieuse *(An Uhelgoat, Ku)*

**KI** : [***qui*** 1499] n.m. (pl. **chach**) ; Chien
**Flutet neus he chach bi'n** : Elle a mis bas (chienne) *(Plouïe, Ku)* ; **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)* ; **Laurence zo hond biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe, Ku)* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Ki-gaol** : Obsédé sexuel / Chaud lapin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ki-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ki plom** : Chien de plomb (caillou) ; **Me oar neuñial evel ur c'hi plom, lec'h ma koue e chom** : Je nage comme un caillou (mot-à-mot : Je sais nager comme un chien de plomb, où il tombe il reste) *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Treut-ki / Treut 'vel chach** : Très maigre *(Ku)*
loc. **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue)

**KICHENN** : [***quitchen*** XIIe ; ***quichen*** 1464] n.f. ; Proximité (de) / Proche (de) / À côté (de)
**Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent en ene** : ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe, Ku)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Kastell Ne', Ku)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe, Ku)* ; **Ur c'hlud-yir oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à côté *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da tomm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Hag ase just ba-kichenn** : Et ici juste à côté *(Ku)* ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à côté par là-même *(Plouïe, Ku)*

**KIG** : [***kic*** 1339] n.m. ; Chair / Viande
**An dra-he zepand deus ar mod oa ar c'hig ba'nehoñ** : Ça dépend de la manière dont était réparti sa chair *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo rassou drol, houzes a-walc'h, zo mïoc'h a gig war'nehe evid war ar re all** : Il y a de drôles de races, tu sais bien, qui font plus de viande que les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Pe mank a ree ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)* ; **Ar loned-kig** : Les bêtes à viande *(Plouïe, Ku)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kig douss** : Viande de bœuf (viande douce) *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KIGAÑ** : [***guiga*** 1659] vb. ; (Se) cicatriser / Refaire ses chairs
loc. **Be kiget mad ba e gorf** : Être bien en chair ; **Hezh vise kiget mad ba e gorf ha-toud** : Il était bien en chair et tout *(Plouïe, Ku)*

**KIGNAÑ** : [***quignat*** 1547 ; ***quigna*** 1659] vb. ; (s') Écorcher / Éplucher
**O skoaiou teue da gignañ** : Leurs épaules s'écorchaient *(Skrigneg, Ku)* ; **Kignañ aval-douar d'ober lein** : Éplucher les patates pour faire le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Kignañ patates** : Éplucher les patates *(Plouïe, An Uhelgoat, Berrien, Ku)*

**KIGNES** : [***quignés*** 1659] coll. (sing. **-enn**) ; Cerises
**Gwe-kignes** : Cerisiers ; **Gwechall amañ, pa oain yowank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe, Ku)*

**KILHOG** : [***quillocq*** 1632] n.m. ; Coq (cf. **KOG**)
**Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez, Ku)*

**KILHOROU** [ki'ʎoːru] : [***quillorou*** 1633] n. pl. ; Avant-train de charrue
**Ur c'hilhorou** : L'avant-train de charrue *(An Uhelgoat, Ku)*

**KILOMET(R)** : n.m. (pl. **-ou**) ; Kilomètre

**Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter mat'esse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et-demi *(Plouïe, Ku)*

**KIMINIGELL** : [cf. **kimin** *cheminée de hute* 1931 (& ***siminalig*** *hirondelle* 1927 de ***siminal*** *cheminée*)] n.f. (pl. **kwinili**) ; Hirondelle
**Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe, Ku)*

**KÏOC'H** ['kiɔh] : [***quioch*** 1499] n.f (pl. **-ed** [ki'ɔhət]) ; Bécassine (oiseau)
**Ar gïoc'h** : La bécassine *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**KISTÏON** : [***question*** 1499 ; ***quistion*** 1633] n.f. (pl. **kistionou**) : Question
**A-wechou vie kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)* ; **Oa ket kistïon dehi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Sant-Herbod, Ku)*

**KISTION(IÑ)** : [***qistionni*** 1732] vb. ; Questionner
**Kistion aha'mp, goull** : Questionne-nous, demande *(Skrigneg, Ku)*

**KLAK** : onom. ; Clac
**Ale klak !** : Allez clac ! *(Sant-Herbod, Ku)*

**KLAÑW** : [***claff*** 1499] adj. ; (**- ga**) Malade (de) / Meurtri(e) (par)
**Ar re-he vije laket da'r c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg, Ku)* ; **Lod deus ar c'heseg vijent ket klañw** : Certains des chevaux n'étaient pas malades *(Skrigneg, Ku)*

**KLASK** : [***clasq*** 1499] vb. ; Chercher / Essayer
**Heñ oa klask digor an nor deus an tu all** : Il essayait d'ouvrir la porte de l'autre côté *(Plouïe, Ku)* ; **Pegur 'maon é klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à le recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Klask boued** : Quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Klask-e-c'hwenn** : Mendiant *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Mond da glask e zijuni, lein, verenn, goan** : Aller prendre son petit déjeuner, déjeuner, quatre-heures, dîner *(Ku)* ; **Me meus dow chachouer a teu 'benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur déjeuner *(Plouïe, Ku)*
loc. **Klask goûd** : Chercher à savoir ; **Ha ba'r fin visent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini, ha vise béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe, Ku)*
loc. **Klask zo war-lerc'h (ub)** : Wanted / On recherche (qqn) ; **Klask zo bet war e lerc'h pad pell** : On l'a recherché pendant longtemps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad klask war-lerc'h ub.** : Lancer une recherche pour trouver qqn
loc. **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be' oa ur rumm all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da glask ub da udb da ub** : Partir à la recherche de qqn pour devenir qqchose pour qqn ; **Me 'h ay da glask un den just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien, Ku)*

**KLASS** : [***claçc*** 1632] n.m. (pl. **-ou**) : Classe
loc. **Hemañ é klass *quarante-deux*** : Il est né en 1922, (c'est-à-dire qu'il a fait son service, ses classes en 1942, à 20 ans)

**KLEI** : [***cleiz*** 1499] adj. ; Gauche

**An tu klei** : Le côté gauche ; **Chech war an tu klei** : Tirer à gauche *(Skrigneg, Ku)* ; **An dorn klei** : La main gauche *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Penn-klei** : Qqn qui n'obéit pas, n'en fait qu'à sa tête, qui ne comprend rien *(Plouïe, Ku)*

**KLEO / KLEED** : [***cleauuet*** 1499] vb. ; Entendre
**Amañ vé kleet sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Be zo re all ha' gred toud ar pezh a gleant** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe, Ku)* ; **Oh nann ne glean sort e-bed otro person** : Oh non je n'entends rien monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **An dra-he meus ket bet kleet** : Ça je n'ai pas entendu *(Plouïe, Ku)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien, Ku)* ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl dehoñ pegur glee ket** : Le recteur avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il il n'entendait pas *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)* ; **'N-om gleo a reent, vise ket trous gate** : Ils s'entendaient, il n'y avait pas de bagarre *(Plouïe, Ku)* ; **'N-om gleent ket** : Ils ne s'entendaient pas *(Skrigneg, Ku)* ; **Ne vije kleet nintra gantoñ** : On n'entendait rien à cause de lui *(Plouïe, Ku)* ; **Me 'h a da gontañ doc'h istor Yann 'vel meus bet kleet 'nehi** : Je vais vous raconté l'histoire de Yann comme je l'ai entendue *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah fidamdoue 'benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Kleo kaos deus** : Entendre parler de ; **Bet heus bet kleet kaos deus hezh ?** : As-tu entendu parler de lui ? *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kleo lared** : Entendre dire ; **A-wechou meus bet kleet lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe, Ku)* ; **Me ma kleet ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh 'vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kleo tammou kaochou** : Entendre pas-mal de rumeurs ; **Kleet meus tammou kaochou (aha)non** : J'ai entendu pas-mal de rumeurs *(Sant-Herbod)*
loc. **Pass kleo takenn e-bed / Pass kleo un dakenn** : Ne rien entendre / Entendre que-dalle ; **Amañ vé ket kleet takenn e-bed** : Ici on entend que-dalle *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Vé ket kleet un dakenn** : On n'entend rien du tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KLEUÑ** : [***clud*** 1029 ; ***cleuz*** XIVe] n.m. (pl. **-iou**) ; Talus
**Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe, Ku)* ; **Ur c'hleuñ bras** : Un grand talus *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen, Ku)*

**KLO(C'H)IER** : [***clocher*** 1499] n.m. ; Sonneur de cloche
**Hag ar c'hloier a-wechou vie krog d'ober an dro dehi 'e** : Et parfois le sonneur de cloche lui tournait autour *(Sant-Herbod, Ku)*

**KLOUAR** : [***clouar*** 1499] adj. ; Tiède / Doux (-ce)
loc. **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux *(Ku)*

**KLUD** : [***clut*** 1632] n.m. ; Perchoir / & Lit / Pieux
**Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez, Ku)*

**KLUD-YIR / KLUD-YER** : n.m. ; Poulailler
**Ur c'hlud-yir oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à côté *(Plouïe, Ku)*

**KL(W)ED** : [vx br ***cluit*** ; ***cloet*** 1464] n.f. (pl. **kl(w)ejou**) : Barrière
**Dreist d'ar c'hlejou** : Par dessus les barrières *(Plouïe, Ku)*

**KOAILH** [kwaʎ] : [***koailh*** 1904] adj. ; Caillé(e)
loc. **Treñch-koailh** : Houe légère *(An Uhelgoat, Ku)*

**KOAN** : [***coan*** 1499] n.m. (souvent sans article) ; Dîner
**Goude koan** : Après (le) dîner *(Ku)* ; **Debet e goan gantoñ** : Il a pris son dîner *(Plouïe, Ku)* ; **Mond da glask e goan** : Aller prendre son dîner *(Ku)*
loc. **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Déjeuner tard, dîner tôt / Pas de goûter *(Plouïe, Ku)*

**KOANT** : [***coent*** XIVe ; ***coant*** 1499] adj. ; Beau / Bel(le) / Magnifique
**Din-me é koant** : (cette femme) Je la trouve belle *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h koant hag ur paotr koant** : Une belle femme et un bel homme *(Plouïe, Ku)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe, Ku)* ; **Toud an dud n'eint ket ker koant an eil hag egile** : Tout le monde n'est pas aussi beau l'un que l'autre *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe, Ku)* ; **Ur paotr koant** : Un beau garçon *(Plouïe, Ku)*

**KOAT** [kwat] : [vx. br. ***coet*** ; ***coet*** 1337] n.m. (pl. **koajou** ['kwa:ʒu] / pl. indéf. **koajeier** [kwa'ʒejər]) ; Bois
**Gwechall, ba koat an Uhelgoat, vise kalz poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)* ; **Hag oa aet ba'r c'hoat ene ha na debret un tamm bara ha 'n-om laket da gousked** : Et il alla dans le bois dont je vous parle, puis mangea un bout de pain et se mit à dormir *(Berrien, Ku)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg, Ku)* ; **O verniañ koat 'ma** : Il est en train de tasser du bois *(Berrien, Ku)* ; **Heus ket laket ar c'hoat da sec'hiñ ?** : Tu n'as pas mis le bois à sécher ? *(Plouïe, Ku)* ; **Daw vise lak ar c'hoat ba'n dis-klô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il aurait fallu mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe, Ku)* ; **Gwlebet é... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe, Ku)* ; **An ôtrou-mañ é bet ar làer en e goat** : Le voleur est allé dans le bois de ce monsieur *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen, Ku)* ; **Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn, Ku)*
loc. **Lojañ koat** : Ranger du bois ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ koat da ub** : Frapper qqn / Donner des coups à qqn *(Plouïe, Ku)*

**KOFR** ['kofʳ] : [***couffr*** 1519] n.m. (pl. **-ou**) ; Coffre
**Ha te teuy ga'r vugwale, lako 'nehe ba'r c'hofr ma heus ket plass a-walc'h ha ni a'h ay a-raog** : Et tu viendras avec les enfants, tu les mettras dans le coffre si il n'y a pas assez de place et nous irons en avant *(Plouïe, Ku)*

**KOG** [ko:k] : [***coq*** 1379] n.m. (pl. **kejer** [ke:ʒər] / **kigi** [ki:gi]) ; Coq (cf. **KILHOG**]
**Pluñvet neus ar c'hog ar yar** : Le coq est monté sur la poule *(Plouïe, Ku)*

**KOGN** : [***coing*** 1499] n.m. ; Angle / Coin du feu
loc. **Ba korn ar c'hogn** : Au coin du feu ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da tomm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**KOKAÑ** ['kɔkə] : vb. ; Baiser / Se la faire (cf. **KWEKAÑ / PLUÑVIÑ**...)
**Koket neus 'nehi** : Il se l'est faite *(Plouïe, Ku)*

**KOLE** ['ko:le] : [***cozle*** 1499] n.m. ; Taurillon / Jeune taureau
**Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : la vache est saillie par le taureau *(Plouïe, Ku)*

**KOLEED** [ko'leət] : [***kolead*** 1992] vb. ; Saillir / Faire le taureau / Couvrir la vache
**Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : la vache est saillie par le taureau *(Plouïe, Ku)* ; **Daon koleet neus dehi, bet é bet warni** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus *(Plouïe, Ku)*

**KOLIER** : [***colier*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Collier / Colback

**Ha goude-se neuhe oa ur c'holier** : Et après ça il y avait donc un collier *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holieriou, an dorn dihou foñs o bragou, ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez, Ku)*

**KOLL** : [***coll*** XVIe] vb. ; Perdre
**An heñi a vie kollet toud e wenneien gantoñ** : Celui qui avait perdu tous ses sous *(Plouïe, Ku)* ; **Kollet ar vamm-gozh ha kollet ar paotr bihen** : La grand-mère et le petit garçon étaient perdus *(Plouïe, Ku)* ; **Gwlebet é... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe, Ku)*
loc. **Koll e benn gantoñ** : Perdre la tête ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe, Ku)*
loc. **Koll e hent** : Perdre son chemin ; **Ha moa kollet ma hent** : Et j'avais perdu mon chemin *(Leuhan, Ku)*
loc. **Hern ba mis-du ha' golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de Novembre hiver peu vigoureux *(Rostrenn, Ku)*

**KOLLEJ** [ko'lèʒ] : n.m. (pl. **-ou**) ; Collège
**Ba'r c'hollej an-heñi é** : C'est au collège qu'il est *(Plouïe, Ku)*

**KOMANDER** : [***komander*** 1992] n.m. (pl. **-ien**) ; Commandant
**An heñi oa komander toud kêr-Brest** : Le commandant d'arme de la forteresse de Brest *(Plouïe, Ku)*

**KOMAÑS** : [***comancc*** XVIe] vb. ; Commencer
**Komañs é ar bern koat** : Le tas de bois commence à être conséquent *(Plouïe, Ku)* ; **Ne ùelen ket den e-bed da gomañs** : Pour commencer je ne voyais personne *(Leuhan, Ku)* ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe, Ku)* ; **Barzh parres Plouïe e gomañs Menez Are** : Les Monts d'Arrée commencent dans la commune de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe, Ku)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe, Ku)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe, Ku)* ; **Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dehe** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg, Ku)* ; **Komañs ar memes sirk ga'r c'hure** : Le même cirque qui commence avec le curé *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Set' houmañ komañs mehmod** : Voilà qu'elle commence de la même manière *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Yann komañs da huchal ba'n ti** : Yann commence à gueuler dans la maison *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Oa komañset da vale** : Il avait commencé à marcher *(Berrien, Ku)*

**KOMAÑSAMANT** : [***commanczamant*** 1557] n.m. ; Commencement / Début
loc. **Ba komañsamant** : Au commencement / Au début / À la tombée de ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma 'keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**KOMISSÏON** [komi'sijən] : [***commission*** 1623] n.f. (pl. **-ou** [komi'sjõːnu]) ; Commission (& sex.)
**Ah yeo yeo ! Me renk mond ma-hun', me meus ur gomissïon !** : Ah si si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Me a rey ar gomissïon !** : Je ferai la commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Ar vamm nise toud ar c'homissionou** : La mère a eu toute la giclée (sperme) *(Plouïe, Ku)*

**KOMPLIKET** : adj. ; Compliqué(e)
**Kompliket 'walc'h é** : C'est assez compliqué *(Skrigneg, Ku)*

**KOMPREN** : [***compren*** 1732] vb. ; Comprendre
**Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barres-mañ** : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg, Ku)* ; **Ne gomprenon ket 'taw ar brezhoneg vé gate** : Je ne comprends pas toujours le breton qu'ils emploient *(Berrien, Ku)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien, Ku)* ; **Gomprenon ket tamm brezhoneg gate** : Je ne comprends pas leur breton *(Berrien, Ku)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da berag e vise**

**gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » (cf. **TREW-LANN**) *(Plouïe, Ku)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg, Ku)*

**KOMUNÏAÑ** : [***communiaff*** 1499] vb. ; Communier
**Erro é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KOMZ** : [***comps*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Mot / Parole
**Amañ oa ur gomz evid lared** : Ici on avait un mot pour dire *(Plouïe, Ku)* ; **Med ba Poullaouen oa ur gomz all c'hoazh 'vi' re Blouïe** : Mais à Poullaouen il y avait encore un autre mot pour ceux de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zo ur gomz deformet** : C'est un mot déformé *(Plouïe, Ku)*

**KOMZ** : [***comps*** 1499] vb. ; Parler
**O komz deus ar vamm-gozh oamp** : Nous parlions de la grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ vêmp ket gouest da gomz an eil d'egile** : Ici on ne pouvait même pas se parler *(Plouïe, Ku)* ; **N'eus ket kalz tud da gomz brezhoneg kin** : Il n'y a plus grand monde pour parler breton *(Plouïe, Ku)* ; **Ma mamm gomze kalz deus an dra-he med veen ket chilow 'nehi** : Ma mère parlait beaucoup de ça mais (souvent) je ne l'écoutais pas *(Plouïe, Ku)*

**KOMZENN** : n.f. (pl. **-ou**) ; Mot (vocable)
**Bremañ vé ket implijet kalz a gomzennou brezhoneg kin** : De nos jours on n'emploie plus beaucoup de mots bretons *(Plouïe, Ku)* ; **Komzennou oa da lared ga'r re-he** : Il y avait des mots à dire par rapport à ceux-là *(Plouïe, Ku)*

**KONDAONIÑ** : [***condauni*** 1659] vb. ; Condamner
**'Oa ket kondaonet ar plac'h** : La fille n'était pas condamnée *(Plouïe, Ku)*

**KONDUIÑ** : [***conduyff*** 1499] vb. ; Conduire
**Konduiñ a ra papred an ambulañs ?** : Conduit-il toujours l'ambulance ? *(Plouïe, Ku)*

**KOÑJE** [kõːʒe] : [***conge*** 1499] n.f. & n.m. ; Congé / Permission
loc. **Roiñ e goñje da ub. d'ober udb.** : Donner la permission à qqn de faire qqchose ; **Ràe-hi ket e goñje dehoñ d'hond da wel an eskob** : Elle ne lui donnait pas la permission d'aller voir l'évêque *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**KOÑSIDERAÑ** : [***consideraff*** 1499] vb. ; Considérer
**Oaint ket koñsideret mad ba'r sossiete ma keres** : Ils n'étaient pas bien considérés dans la société si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**KONT** : [***cont*** 1623] n.f. ; Conversation / Histoire / Conte
**Houmañ zo ur gont kozh pegur eh oa pad ar bresel kentañ** : C'est une vieille histoire puisque ça se passait pendant la première guerre *(Skrigneg, Ku)* ; **An dra-he zo ur gont all** : Ça c'est une autre histoire (fig.) *(Plouïe, Ku)* ;

**KONT** : [***cont*** 1519] n.m. & n.f. ; Compte
**Ba blassou all e vije a-peu-prè ar gont med nebeud kwa** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu quoi *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be kont** : Être équitable ; **Mo-se 'ma ket kont** : C'est pas équitable comme ça *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Delc'hen e gont d'ub.** : Servir qqn selon ses besoins (à lui) ; **Gall a ray derc'hen e gont dehi pad pell** : Il pourra la servir selon ses besoins pendant longtemps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond war-gont e-hun'** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war-gont ma-hun'** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe, Ku)*
loc. **En-om rentañ kont** : Se rendre compte ; **Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun'** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Penaos 'ma kont (?)** : Comment ça se passe (?) ; **Med gwel a res ba partoud penaos vie kont** : Mais tu vois partout comment ça se passait *(Plouïe, Ku)*

**KONTADENN** [kõn'taːdɛn] : [***contadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Conte / Histoire
**Me a'h a da gontañ dec'h ur gontadenn** : Je vais vous conter une histoire *(Poullaouen, Ku)*

**KONT(AÑ)** : [***countaff*** 1632] vb. ; Conter / Raconter / Parler
**Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oamp kontañ deus ar merc'hed** : Lorsqu'on parlait des femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Me 'h a da gont an istor-mañ lipr 'vel meus kleet 'nehi** : Je vais vous raconter cette histoire exactement comme je l'ai entendue *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Din-me oa bet kontet ar mo-se** : À moi on me l'a racontée comme ça *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Kont(añ) ar gaos** : Raconter / Parler ; **Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Parler à propos des vacances *(Plouïe, Ku)*

**KONTAN(T)** : [***contant*** 1499] adj. ; Content(e) / D'accord / Satisfait(e)
**Kontant on kaoud kelou deus outi pegur gavon 'nehi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe, Ku)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien, Ku)* ; **Bras é, kontan on** : Il est grand, je suis satisfait *(Berrien, Ku)* ; **N'ouzon ket dig-hañ veh kontant** : Je ne sais pas si vous serez d'accord *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Med n'eus ket heñi e-bed ha ve ket kontant** : Mais il n'y en a aucun qui ne soit pas satisfait *(Plouïe, Ku)*

**KONTINU(IÑ)** : [***continuiff*** 1623] vb. ; Continuer
**Oh ma gontinuv an traou ar mo-se...** : Oh si ça continue comme ça... *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ma zad na kontinuet d'hond d'ar skol pa galle** : Mon père avait continué d'aller à l'école quand il pouvait *(Berrien, Ku)*

**KORDENN** ['kɔrd(ə)n] : [***corden*** 1464] n.f. ; Corde
**E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ober tro d'ar gordenn** : Bien savoir travailler *(Plouïe, Ku)*
loc. **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe, Ku)*

**KORF** : [***corff*** 1499] n.m. (pl **-ou**) ; Corps
loc. **Be kiget mad ba e gorf** : Être bien en chair ; **Hezh vise kiget mad ba e gorf ha-toud** : Il était bien en chair et tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Chech war e gorf** : Tirer sur la guigne *(Ku)* ; **Ene vê chechet war da gorf** : Là ça te tirait sur la guigne *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur c'horf-dén solud** : Une personne très costaud *(Plouïe, Ku)*

**KORN** : [***corn*** 1499] n.m. ; Coin
loc. **Ba korn ar c'hogn** : Au coin du feu ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da tomm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**KORNÔG / KORNOWEG** : [***cornouec*** 1464] n.m. ; Ouest
**Alïes pé vé an a'el c'hweo deus ar c'hornôg vé tost ar glô, ha meus bet kleet ga ma zud lared « Oh matresse vriso an de da beked an abard'he »** : Souvent quand le vent souffle de l'ouest la pluie est proche, et j'ai entendu mes parents dire « Oh peut-être que le temps se fixera jusqu'au début de soirée *(Plouïe, Ku)*

**KOSTE** : [***costez*** 1499] n.m. (pl. **kostïou**) ; Côté / & conj. Du côté de
**Amañ hi-mañ ba koste Uhelgoat** : Ici-même du côté d'Uhelgoat *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Douar war-goste** : Terrain en pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hag ar c'hostïou-all** : Et les alentours ; **Meump kime mond koste Plouvorn hag ar c'hostïou-all ahe** : Nous n'avons qu'à aller du côté de Plouvorn et les alentours là *(Berrien, Ku)*
loc. **Gweled e gostïou deus e roched** : Ne plus voir que la peau sur les os ; **Gwelet vie o c'hostïou deus o roched** : On ne leur voyait plus que la peau sur les os *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Lakad ub da goste** : Mettre qqn à l'écart ; **Hezh oa un tamm bihen laket da goste** :

On le mettait un peu à l'écart *(Plouïe, Ku)*

**KOUCH** : [***couche*** 1499] adj. ;
loc. **Leun-kouch** : Comble / Rempli(e) / Bondé(e) ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez, Ku)*

**KOUCH-TAOL** [kuʃ'to:l] : n.m. ; Renfoncement de la table commune
**Hag an hini gozh all ba kouch an daol** : Et l'autre vieille dans le renfoncement de la table *(An Uhelgoat, Ku)*

**KOUEO** : [***coezaff*** 1499] vb. ; Tomber
**Lec'h ma koue e chom** : Où il tombe il reste *(Skrigneg, Ku)* ; **Mod-all a gouefe war an douar** : Autrement il tomberait par-terre *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Koueo deus ar bilig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la bilig au feu) *(Plouïe, Ku)*

**KOUJ** : [***couche*** 1499] n.m. ; Équipe
**Un' ha' vise ba'r c'houj** : Un qui faisait parti de l'équipe *(Plouïe, Ku)*

**KOUKOUG** : [***coquou*** XVIe ; ***coucoucq*** 1633] n.f. (pl. **-ed**) ; Coucou (oiseau)
loc. **C'hoari koukoug** : Jouer au docteur ; **Aet é da c'hoa'i koukoug** : Il est allé jouer au docteur *(Plouïe, Ku)*
loc. **Skoulfad ar goukoug** : Dernier soubresaut de l'hiver ; **« Skoulfed ar goukoug ? » Ya, pé vise digoueet amzer vall, pé teue ar goukoug** : « Skoulfed ar goukoug ? » Oui, quand le mauvais temps s'installait, quand arrivait le coucou *(Plouïe, Ku)*

**KOU(L)SKOUDE / GOU(L)SKOUDE** : [***couls goudé*** 1632] adv. ; Cependant / Pourtant
**Eürus vije bet ganen-me kouskoude** : Il aurait cependant été heureux en ma compagnie *(Berrien, Ku)* ; **Oy gouskoude me meus bet gwelet toud an dra-he, ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe, Ku)* ; **Ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h 'vid ar re-all** : Il n'est pourtant pas du tout meilleur que les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anehe** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien, Ku)* ; **Goulskoude anee 'nehi a-walc'h** : Il la connaissait pourtant assez *(Berrien, Ku)*

**KOULZ** : [***couls*** 1732] adj. ; Aussi bien / Autant
**Douar mad evid toud, koulz evid an ed, evel ar legumach** : De la terre bonne pour tout, aussi bien pour les céréales que pour les légumes *(Plouïe, Ku)* ; **Koulz an eil tu hag egile** : Autan un côté que l'autre *(Plouïe, Ku)* ; **Koulz d'ur plac'h 'vel d'ur gwas** : Aussi bien d'une femme que d'un homme *(Plouïe, Ku)* ; **Koulz é doc'h risklañ ho arc'hant deuzhtu** : Autant que vous refiliez tout de suite votre argent *(Sant-Herbod, Ku)*

**KOUMOUTENN** [ku'mutən] : n.f. ; Petite fille / Poupée (terme très affectueux envers les enfants)
**Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe, Ku)*

**KOUPAB(L)** : adj. ; Coupable
**Evidon-me ar gwas oa ken koupabl eveld ar plac'h** : Pour moi l'homme était aussi coupable que la femme *(Plouïe, Ku)*

**KOURAJUS** : [***courageux*** XVIe] adj. ; Courageux (-se) / Encourageant (cf. **ANTIRIN**)
**Un dén kourajus** : Une personne courageuse *(Plouïe, Ku)* ; **Ah beñ neuhe é kourajussoc'h** : Ah ben alors c'est plus encourageant *(Berrien, Ku)*

**KOURAN(T)** : adj. ; Courant
**Lec'h oa ur c'holier oa kouran** : Là où il y avait un collier c'était courant *(Skrigneg, Ku)*

**KOUSK(ED)** : [***cousquet*** 1499] vb. ; Dormir / (se) Coucher
**Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)* ; **Pa gousko an heol** : Quand le soleil se couchera *(Berrien, Ku)* ; **Houmañ lar din vie ket 'vid kousked ga'r logod** : Elle me disait

qu'elle ne pouvait pas dormir à cause des souris *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h ket 'vid kousked ?** : Vous ne pouvez pas dormir ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Mond da gousked** : Aller se coucher ; **Bremañ renkon mond da gousked** : Maintenant il faut que j'aille me coucher *(Berrien, Ku)*
loc. **'N-om lakad da gousked** : Se mettre à dormir ; **Hag oa aet ba'r c'hoat ene ha na debret un tamm bara ha 'n-om laket da gousked** : Et il alla dans le bois dont je vous parle, puis mangea un bout de pain et se mit à dormir *(Berrien, Ku)*

**KOUSKER** : [***kouskour*** 1904] n.m. (pl. **-ien**) ; Dormeur
loc. **Kousker mad** : Lève tard / Bon dormeur ; **Hezh zo ur c'housker (mad)** : C'est un lève tard *(Plouïe, Ku)*

**KOV / KOF** : [***coff*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Ventre
**Ur juvendrïerenn dindan e gof, hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kov-yo(u)d** : Gros ventre / Gras du bide *(Plouïe, Ku)*

**KOVAD / KOFAD** : [***coffat*** 1521] n.m. (pl. **kovajou / kofajou**) ; Ventrée / Cuite
**Ur c'hovad neus gwraet** : Il a fait une ventrée *(Skrigneg, Ku)* ; **Disammañ i govad** : Rendre son repas / Vomir *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober kofajou** : Prendre des cuites *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Re-govad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Ur re-govad meus gwraet** : J'ai fait une indigestion, trop mangé *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm re-govad neus gwraet** : Il a fait une belle ventrée *(Skrigneg, Ku)*

**KOWESS** : [***coffes*** 1499] vb. ; (se) Confesser (cf. **KADOR-GOWESS** : n.f. ; Confessionnal)
**Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell zo hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Erro é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Da gowess oa aet da zigentañ** : Il était parti se confesser pour commencer *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**KOZH** [ko:z] : [vx. br. ***coth*** ; ***coz*** 1467] adj. ; Âgé(e) / Vieux / Vielle / Ancien(ne) / et antép. ; Vieux / Vieil(le) (péj.) (superlatif **koshañ / koshou** ['kosa] / ['kosu])
**Seizh la é koshoc'h evidoun** : Elle est de sept ans mon aînée *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zo kozh** : Ça c'est vieux *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo kozh** : Il est vieux *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Ar re gozh ahan'h, ar re zo koshoc'h eviton-me un tamm bi'n 'e deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi aussi, se souviennent encore de ça *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur bann'h gwin kozh** : Un verre de vieux vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Da-houde pé oan bet deut da ve koshoc'h un tamm** : Par la suite lorsque j'étais devenu un peu plus vieux *(Plouïe, Ku)* ; **Ar gouarnamant kozh** : L'ancien gouvernement *(Berrien, Ku)* ; **Oh ma'hat oa koshoc'h** : Oh il était sûrement plus âgé *(Berrien, Ku)* ; **Un' deuh ar re goshou oa** : C'était un des plus vieux *(Berrien, Ku)* ; **An ti koshou ba-dreñw ahe his-se** : La plus vieille maison derrière là-même *(Plouïe, Ku)* ; **Ga ma c'hamarad kozh** : Avec mon vieil ami *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ar re gozh** : Les anciens / Les vieux ; **Ar re gozh ouient ket galleg** : Les anciens ne savaient pas le français *(Berrien, Ku)*
loc. **Gwechall gozh** : Il y a très longtemps / Dans l'ancien temps ; **Gwechall gozh alïessoc'h vient ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Powr-kozh** : Mendiant *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Traou gozh** : Le passé ; **An dra-he zo traou gozh** : Ça c'est le passé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un devezh kozh** : Une sale journée / Une dure journée ; **Fenos meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*

**KRABAN** : [***craban*** 1659] n.f. (pl. **-ou**) ; Griffe / Pogne / Patte
loc. **War e grabanou** : À quatre pattes ; **Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez, Ku)*

**KRABISSAD** : [***crabiçzat*** 1732] vb. ; (se) Gratter / (se) Griffer

**KRAMPOUESSA** : [***krampoesa*** 1931] vb. ; Chercher des crêpes
loc. **Kerzh da grampouessa** : Envoyer sur les roses *(Berrien, Ku)*

**KRAMPOU(E)ZH** : [***crampoez*** 1499] coll. (sing. **krampoueenn**) ; Crêpe(s)
**Hezh zo ganet goude ar c'hrampouzh** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après les crêpes) *(Ku)* ; **Me zo hond d'ober un nebeud krampouzh** : Je vais faire quelques crêpes *(Poullaouen, Ku)*

**KRAOÑ** : [***craoü*** 1633] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ennou**) ; Noix
**Kraoñ yell, pé é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noix brunes, lorsque les noix sont brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe, Ku)*

**KREC'H** : [vx. br. ***cnoch***] n.m. (**ar c'hrec'h / an nec'h**) ; Haut / **BA'N NEC'H** : Au nord *(Plouïe, Ku)*
**Ba'r gêr d'an nec'h** : Dans le haut du village *(Plouïe, Ku)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg, Ku)* ;
loc. **An tu-nec'h (deus) / An tu an nec'h (deus)** : Le nord (de) / Le haut (de) ; **Ar gorre é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « **gorre** » c'est le nord (le haut) de la paroisse *(Plouïe, Ku)* ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)*
loc. **Foar an Nec'h** : La Foire Haute ; **Toud noaint c'hoant d'hond da Vontroulez da Foar an Nec'h** : Ils avaient tous envie d'aller à Morlaix à la Foire Haute *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe, Ku)*

**KRED** : [***cret*** 1499] n.m. ; Confiance / Croyance / Crédibilité
loc. **Kaoud kred da ub** : Faire confiance à qqn ; **Ar re-se zo tud neugn ket kred d'ar re-all kalz** : Ce sont des gens qui ne font pas beaucoup confiance aux autres *(Plouïe, Ku)* ; **Un dén ha neus ket kred e-bed dehoñ** : Quelqu'un qui n'a aucune confiance en lui *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh neus kred 'med dehoñ e-hun'** : Il n'a confiance qu'en lui-même *(Plouïe, Ku)* ; **Neus ket kred e-bed d'ar re-all** : Il ne fait aucunement confiance aux autres *(Plouïe, Ku)* ; **Stard a vise dehi pegur vise ket kemend a gred dehi** : C'était dur pour elle puisqu'elle n'avait pas tellement de crédibilité *(Plouïe, Ku)*

**KRED(IÑ)** : [***cridiff*** 1499] vb. ; Croire
**Be zo re all ha' gred toud ar pezh a gleant** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe, Ku)*

**KREIS** : [***creis*** 1499] n.m. ; Centre / Milieu
**Ba-kreis ar bern** : Au centre du tas *(Ku)* ; **Hag ar person vise ba'r c'hreis** : Et le prêtre était au centre *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Hag Yves ba'r c'hreis plass ar person** : Et Yves au centre à la place du prêtre *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)* ; **Kreis 'tre ar gorre hag ar goueleg** : Au centre entre le haut et le bas *(Plouyé, Ku)* ; **Kreis 'tre diw gêr** : À mis-chemin entre deux villages *(Skrigneg, Ku)*

**KREIS-KÊR** : n.m. ; Centre-ville
**Be zo anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'anglais ici au centre-ville *(Berrien, Ku)*

**KREISTE** : [***creis dez*** 1499] n.m. ; Midi
**Aet é tost da greiste** : Il est presque midi *(Plouïe, Ku)* ; **Etre unneg eur ha kreiste** : Entre onze heures et midi *(Plouïe, Ku)*
loc. **A-raog kreiste** : Ce matin / Avant midi
loc. **Glô kreiste / Glô pa'n de** : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Goude kreiste** : Cet après-midi / Après midi

**KRENN** : [***crenn*** 1499] adj. ; Moyen(ne) / & n.m. (pl. **-ou**) ; Trique
**Ba'r feurmou krenn** : Dans le fermes de taille moyenne *(Plouïe, Ku)* ; **Un taol-krenn** : Un coup de trique *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ur frap krenn** : Un coup de trique *(Ar Fouillez, Ku)*

**KREÑW** ['krɛ̃w] : [***creff*** 1420] adj. & adv. ; Fort(e)
**Vie daw kaoud tud ha' nise nerzh, tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques, des gens forts *(Plouïe, Ku)* ; **Ken kreñw eveld'hañw deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An heñi zo ar c'hreñwañ** : Le plus fort *(Plouïe, Ku)* ; **C'hwi a vramm kreñw !** : Vous pétez fort ! *(Poullaouen, Ku)*

**KRESK(IÑ)** : [***crisquiff*** 1499] vb. ; Grandir / Croître / Pousser / (se) Développer
**Ah kresket é !** : Ah il a grandi ! *(Berrien, Ku)*
loc. **Kresk a ra evel ar lann war ar lein** : Ça se développe rapidement *(Plouïe, Ku)*

**KREUS** : [***creux*** 1499] adj. & n.m. (pl. **-iou**) ; Creux
**Ar fourajou oa kreus** : Les fourrages étaient creux *(Skrigneg, Ku)*

**KRI** : [***criz*** 1499] adj. ; Cru(el) / fig. Pauvre
**Douar kri** : Terre pauvre *(Skrigneg, Ku)* ; **Charrad 'nehe barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais, Ku)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe, Ku)*

**KRIBAÑ** ['kri:bə] : [***criba*** 1659] vb. ; Peigner
**Vijent ket kribet** : On ne les peignait pas *(Plouïe, Ku)*

**KRIVIN(AÑ) / KREVIN(AÑ)** : [***kriwin*** 1992] vb. ; Gratiner
**Krivinet é ar patates** : Les patates sont gratinées *(Skrigneg, Ku)*

**KR(O)ASHENT** ['kr(w)asən] : n.m. (pl. **krasheñchou**) ; Carrefour / Croisement
**Ba'r c'h(o)ashent oa un' all ha' zo kenderw din-me** : Il y en avait un autre au croisement qui est un cousin à moi *(Berrien, Ku)*

**KROC'HENN** : [***crochenn*** 1499] n.f. ; Peau
loc. **Fïou e groc'henn ba ub** : Faire confiance à qqn ; **Faote ket dehe fïou o groc'henn ba'r re all** : Ils ne voulaient pas se fier aux autres *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh é stag deus e groc'henn** : C'est un grippe-sous *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober e Jakes Kroc'henn** : Faire son intéressant ; **Hezh a ra e Jakes Kroc'henn** : Il fait son intéressant *(Skrigneg, Ku)*

**KROG** : [***croc*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Croc (outil) / & adj. Commençant (à) / Crochant (dans)
**Troad ar c'hrog** : Le manche du croc *(Plouïe, Ku)* ; **Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe, Ku)* ; **O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes, Ku)*
loc. **Tap krog ba** : Choper par ; **Heñw tap krog ba e blew** : Il le chope par les cheveux *(Sant-Herbod, Ku)*

**KROG(IÑ)** : [***creguiff*** 1499] vb. ; Commencer
**E vamm-gozh voa krog kignañ val-douar** : Sa grand-mère commençait à éplucher les patates *(Plonevez ar Faou)* ; **Krog a ra ar skorn ba'ha'on** : Je commence à geler *(Plouïe, Ku)* ; **Krog barzh !** : Sers toi ! *(Plouïe, Ku)* ; **Hag un de'ezh oa Yann krog 'n-im jal** : Et un jour Yann commençait à se lamenter *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pell zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be krog barzh udb.** : Tenir quelque chose ; **E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat, Ku)*

**KROW / KRAOU** : [***crou*** 1499] n.m. (pl. **kreier**) ; Crèche
**Ar re vie ba'r c'hreier vie da werzhañ** : Celles qui se trouvaient dans les crèches étaient à vendre *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus ur c'hrow d'an traoñ** : J'ai une crèche en contrebas *(Plouïe, Ku)*

**KROW-KESEG / KROW AR C'HESEG** : Écurie (cf. **MARCHOSSI** *haras*)
**Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour

la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)*

**KUIT** : [***cuyt*** 1499] adj. ; Parti
loc. **Kuit da + vb.** : Afin d'éviter de + vb. ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond-kuit** : S'en aller ; **Pé oa aet Yann kuit** : Quand Yann s'en était allé *(Sant-Herbod, Ku)*

**KULIER** : [***culyer*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Avaloire (pièce arrière du harnais)
**Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ, da gargañ 'nehoñ dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg, Ku)* ; **Da heurt anehoñ a-dreñw war ar c'hulier, ha neuhe hañw heurt ga e rer** : Pour le pousser vers l'arrière sur l'avaloire, et donc il pousse avec son cul *(Skrigneg, Ku)*

**KURE** : [***cure*** 1499] n.m. ; Vicaire
**War-lerc'h 'h ê-hi da wel ar c'hure** : Elle allait voir ensuite le vicaire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ta-kozh ar c'hure zo aet gatoñ** : Le grand-père du vicaire est parti avec lui *(An Uhelgoat, Ku)*

**KURIUS / KIRÏUS** : [***curius*** 1499] adj. ; Curieux
**Un den kirïus** : Une personne curieuse *(Skrigneg, Ku)*

**KUSTUM** : [***custum*** 1464] adj. ; Habitué(e) / Accoutumé(e) / Coutume (cf. **BOAS**)
**N'é ket kustum deus an amzer yin** : Elle n'est pas habituée au temps froid *(Plouïe, Ku)* ; **Kustum vise rabatañ un dra bennaket dalc'hmad** : Il était généralement de coutume de baisser le prix de quelque chose *(Plouïe, Ku)*

**KU(Z)** : [vx. br. ***cud***] adj. ; Caché(e) / Embusqué(e)
**Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe, Ku)*

**KUZ(AÑ) / KU / KUV** : [***cuzaff*** 1499] vb. ; (se) Cacher
**Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh, Ku)* ; **Da belec'h 'h in da guv ?** : Où irai-je me cacher ? *(Sant-Herbod, Ku)*

**KUZ-HEOL** : n.m. ; Crépuscule / Soleil couchant
**Pé vise ru-ru ar c'huz-heol** : Quand le soleil couchant était très très rouge *(Plouïe, Ku)*

**KWEK** : adj. & vb. ; Naze / Foutu(e) ; **KWEKA(Ñ) / KWAKA(Ñ)** : vb. ; Baiser (vulg.)
**Ar radio zo kwek** : La radio est naze *(Plouïe, Ku)* ; **Tapet neus he wek** : Elle est foutue *(Plouïe, Ku)* ; **Kwaket é ar post** : Le poste est foutu *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Kweket neus anehi** : Il l'a baisée *(Plouïe, Ku)*

**KWIG / KWEG** : onom. ; Couic / Coua
**Ur c'harr éh ober « kwig-kwig-kwig »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ober kweg 'vel toussegi** : Faire coua comme les crapauds *(Ar Fouillez, Ku)*

**KWIGN** : [***cuin*** 1632] n.f. (pl. **-ou**) ; Brioche

**LA / LAR** : particule verbale ; Que / Dont
**Ha goûd a hounn la vé laret** : Et je sais que l'on dit *(Plouïe, Ku)* ; **Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe, Ku)* ; **Me ma kleet ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh 'vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe, Ku)* ; **Meus kleet lared lar ba Berrien n'eus ket laezh kén** : J'ai entendu dire qu'il n'y a plus (on ne fait plus) de lait à Berrien *(Berrien, Ku)*

**LABEDENN** [la'be:dən] : [***laben*** 1716] n.f. ; Bavard(e) / Commère (sympathique)

**LABISSO** : [***labezaff*** 1632] vb. ; Salir
**Labisset peus ho tilhad** : Vous avez sali vos vêtements *(Groñvel, Ku)*

**LABOUR** : [***labour*** 1632] n. (pl. **- iou**) ; Travail / Boulot
**Ur pakad labour** : Un paquet de boulot *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe, Ku)* ; **Tapet é diveet gad he labour** : Elle a du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Aret ar labour** : Arrêter le travail *(Plouïe, Ku)* ; **Mond ingal, prim ; pass mond feuls ba'r labour** : Travailler de façon régulière, organisée ; de ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe, Ku)* ; **Hirvoudus é ar labour** : Le travail est ennuyeux *(Plouïe, Ku)* ; **Ma mamm na ur feurm vras a-walc'h ha oa labour a-walc'h demp** : Ma mère possédait une ferme assez grande et nous avions assez de travail *(Skrigneg, Ku)* ; **Rusañ e labour** : Trainer son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Dilañs é-heñw war e labour** : Il a du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un den** : Il a trop de travail pour un seul homme *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo lod ha blij ket dehe labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe, Ku)* ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe, Ku)* ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh a ree e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par dessus la jambe *(Plouïe, Ku)* ; **Barreg oun war ma labour** : Je suis apte à finir mon travail *(Plouïe, Ku)* ; **Gwraet meus ur labour nul fenos** : J'ai fait un travail nul aujourd'hui *(Plouïe, Ku)* ; **D'an dow-lamp oa aet war e labour** : Il s'était mis au travail au galop *(Plouïe, Ku)* ; **Rahet meus ar labour** : J'ai terminé le travail *(Plouïe, Ku)* ; **Ha petra oa ar labour neuhe ba'r velen ?** : Et quel était donc le travail au moulin ? *(Plouïe, Ku)* ; **Goude-se oa ar labour d'ober** : Il y avait ensuite le travail à faire *(Berrien, Ku)*
loc. **Be ba'r labour** : Être au travail ; **Ar wech visen ba'r labour** : Dès lors que j'étais au travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Berr war e labour** : Du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober ar labour ba'r mare** : Faire le travail dans les temps ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'hmad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ki-labour / Marc'h-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe, Ku)* ;
loc. **Labour an tïegezh** : Travail de maison / Travail d'intérieur
loc. **Labour(ad) ba'n eil ti d'egile** : Travailler à la demande (d'une maison à l'autre) ; **Pé vise labouret ba'n eil ti d'egile** : Quand on travaillait à la demande *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labour-park** : Le travail des champs ; **Gwelloc'h blij ar labour park dehoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labour-sul, labour nul** : Travail du dimanche, travail nul ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, 'houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)*
loc. **Stlej-labour / Chlej-labour** : Retardataire dans son travail ; **Ur chlej-labour** : Un retardataire dans son travail *(Plouïe, Ku)* (cf. **STLEJAÑ**)
loc. **Un devezh-labour** : Une journée de labeur ; **Devechou-labour ba'r feurm** : Des journées de labeur à la ferme *(Plouïe, Ku)*

**LABOUR(AD)** : [***labourat*** 1499] vb. ; Travailler / Pousser (végétaux)
**En-om foeltret neus é labourad** : Il s’est défoncé au travail *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-all oa aet**

**d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Med ar re-he vise labourad assames ganomp memestra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **A vise un nebeud kêriou ha vise tud vise assames é labourad** : Il y avait quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **Be é labourad ba'r parkeier** : Travailler dans les champs *(Plouïe, Ku)* ; **Labour ar vein** : Travailler la pierre *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Douar aes da labourad** : Une terre facile à travailler *(Plouïe, Ku)* ; **Douarou ha vise sterd da labourad anehe** : Des terres difficilement arables *(Plouïe, Ku)* ; **Divalo da labourad** : Lent et maladroit au travail *(Poullaouen, Ku)* ; **Adrame vise re yin an a'el vie ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe, Ku)* ; **Labourad remp gante ha gwerzh hiniennou vije gwraet 'è** : On s'en servait pour travailler et on en vendait également certains *(Skrigneg, Ku)* ; **Ga labourad erru an nen** : On réussit par le travail *(Berrien, Ku)* ; **Labourad a ra ba'h un ti-skol** : Il travaille dans une école *(Plouïe, Ku)* ; **Ga dow ejen-labourad** : Avec deux bœufs d'attelage *(An Uhelgoat, Ku)*

**LABOURER** : [***labourer*** 1499] n.m. (pl. **-ien**) ; Travailleur
loc. **Gwal labourer** : Un sacré travailleur ; **Hezh zo un antirin, ur gwal labourer** : Il est courageux, un sacré travailleur *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Labourer gross** : Travailleur imprécis / Mauvais travailleur ; **Hezh zo ur labourer gross** : Il travaille grossièrement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labourer laosk** : Qqn qui travaille sans se forcer ; **Hezh zo ur labourer laosk** : Il travaille sans se forcer *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labourer prim** : Travailleur organisé ; **Me oa ur labourer prim** : J'étais un travailleur organisé *(Plouïe, Ku)*

**LABOURER-DOUAR** : n.m. (pl. **Labourerien-douar**) ; Agriculteur

**LÀER** [lɛːr] : [vx br ***latdr*** ; ***lazr*** 1477 ; ***laezr*** 1633] n.m. (pl. **-ien**) ; Voleur
**An ôtrou-mañ é bet ar làer en e goat** : Le voleur est allé dans le bois de ce monsieur *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat, Ku)*

**LAEZH** : [***laed*** 1050 ; ***laez*** 1499] n.m. ; Lait
**Lak ar laezh bar'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur banne laezh d'ober soubenn 'benn imberr** : Un peu de lait pour faire de la soupe ce soir *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha be zo re all ha' zo mïoc'h stummet evid ar laezh** : Et il y en a d'autres qui sont plus taillées pour faire du lait (vaches) *(Plouïe, Ku)* ; **Re a laezh zo** : Il y a trop de lait *(Plouïe, Ku)* ; **Meus kleet lared lar ba Berrien n'eus ket laezh kén** : J'ai entendu dire qu'il n'y a plus (on ne fait plus) de lait à Berrien *(Berrien, Ku)*
loc. **Beuc'h-laezh** (pl. **bïou-laezh / saout-laezh**) : Vache laitière ; **Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Laezh douss** : (du) Lait doux ; **Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laezh-gaol** : (du) Sperme (lait d'entrejambe) ; **Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laezh-goell** : (du) Lait fermenté ; **Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laezh-ribot** : Lait baratté (lait ribot) ; **Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du lait baratté pour baratter et finir de baratter *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **(Ober / Roiñ) laezh** : Produire du lait ; **Emm un' a zo vid roiñ laezh** : On a besoin d'un pour produire du lait *(Berrien, Ku)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien, Ku)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)* ; **Laezh vije ket gwraet 'vel vé gwraet bremañ** : On faisait le lait comme on le fait maintenant *(Skrigneg, Ku)*

**LAGAD** : [vx. br. ***lagat***] n.m. ; Œil / **DOWLAGAD** : Yeux / (**un -**) (un) Regard

**Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet 'méd e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat, Ku)* ; **E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Plegañ e zowlagad** : Baisser les yeux ; **Pa'h ê dowlagad sellou hezh war'nehoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans sa direction il devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Un dowlagad (langati / pitouèr / jigovi)** : Un regard vicieux *(Ku)*
loc. **Ur lagad** : Un étrier de charrue *(An Uhelgoat, Ku)*

**LAK(AD) / LAKAAD** : [***lacat*** 1499] vb. ; Mettre
**'N-om lakad deus taol ga'r re all** : Se mettre à table avec les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Ha deus an nos da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe, Ku)* ; **Ha pelec'h lak ar re-he toud ?** : Et où tous les mettre ? *(Plouïe, Ku)* ; **Lak an dilhad war an tu-renou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe, Ku)*
loc. **En-om lakad da + *vb.*** : Se mettre à / Devenir ; **'N-om lakad da ve piker-mein** : Devenir tailleur de pierres *(Sant-Herbod)*
loc. **Lakad arc'hant ba udb.** : Mettre de l'argent dans / Investir dans ; **Ha c'hwec'h real meus laket ba dow all a-raog** : Et j'ai mis six réaux dans deux autre auparavant *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laka(d) barzh** : Incorporer ; **D'ar mare-se oa ket ar fer 'vel bremañ, neuse vise digoret ha vise laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad da + vb.** : Faire + vb. ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Lakad klask war-lerc'h ub.** : Lancer une recherche pour trouver qqn
loc. **Lak(ad) picher** : Poser des pièges ; **Me lako picher 'benn 'berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad ub da goste** : Mettre qqn à l'écart ; **Hezh oa un tamm bihen laket da goste** : On le mettait un peu à l'écart *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lak(ad) ub da + *vb.*** : Faire faire qqchose à qqn ; **Med vises ket gouest da lak anehoñ d'ond mignoc'h evid vo gouest d'ober** : Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe, Ku)* ; **Ken lardet vise 'benn vise bet moien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad ub. ijel-tre** : Rabaisser qqn ; **An dra-he 'vid lak aha'mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad ur lec'h d'ub.** : Préparer un lieu pour qqn ; **Heñw nie laket ar liorzh d'ar c'heseg yowank da gomañs** : Il avait préparé le courtil pour les jeunes chevaux pour commencer *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Lakad ur plac'h dougeres** : Mettre une femme enceinte ; **An heñi nie laket ar plac'h dougeres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lakad urzh** : Mettre de l'ordre ; **N'eus trec'h dehi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans une maison *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Lakomp** interj. : Mettons / Par exemple ; **Lakomp goude ugent 'la** : Mettons après vingt-ans *(Plouïe, Ku)* ; **Memes, lakomp, re Poullaouen ahe gaoseant ket memes brezhoneg, pass toutafed** : Même, par exemple, ceux de Poullaouen ne parlent pas le même breton, pas tout à fait *(Berrien, Ku)*

**LAKE / LAKA** ['lake] ['laka] : coll. ; Jonquilles
**Ba mel(en) Burunou 'ma douar ar lake** : La terre des jonquilles est au moulin du Burunou *(Plouïe, Ku)*

**LALL** : [***lall*** 1992] n.m. ; Chou (terme affectueux envers les enfants)
**Ma lall** : Mon chou *(Plouïe, Ku)*

**LAMAÑ** ['la'ma] : vb. ; Morde / Attaquer
**Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache

sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)*

**LAMBIG** : [***lambic*** 1732] n.m. ; Alambic / Alcool
**Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ar likeuriou ha tou'n traou vie gwraet ga'r lambig** : Les liqueurs et tout le reste se faisaient avec de l'alambic *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ur skloturiad lambig** : Un grand verre d'alcool *(Berrien, Ku)*

**LAMOUR** : n. ; L'amour (faire la cour)
**Gwraet un tamm lamour dehoñ mechañs** : Lui a surement fait un peu la cour *(Sant-Herbod, Ku)*

**LAMPAÑ** : [***lammat*** 1878] vb. ; Sauter
**Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautaient par dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe, Ku)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket 'han'h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Lampañ ba'r poull** : Tomber enceinte involontairement ; **Lampet neus ba'r poull (ha teuy ket maes)** : Elle est tombée enceinte involontairement *(Plouïe, Ku)*

**LANDENN** : [***landon*** 1879] n.f. (pl. **-ou**) ; Corde fine de guidage (attelage)
**Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anehe** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg, Ku)*

**LANGATI** : adj. ; Vicieux (regard) (cf. **JIGOVI / PITOUÈR**)
loc. **Un dowlagad langati** : Un regard vicieux *(Ku)*

**LANGOUREG** : [***langour*** 1499] n.m. (pl. **langoureien**) ; Goinfre
**Ur langoureg** : Un goinfre *(Plouïe, Ku)*

**LANN** : [vx. br. ***lann***] n.f. ; Lande / Litière
loc. **Lann-pil** : Ajonc ; **Ur béc'h lann-pil** : Un fardeau d'ajonc *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Troc'her-lann** : Coupeur de litière *(Ku)*

**LAÑS** : [***lançc*** 1499] n.f. ; Lance / Élan
**(Torret / Troc'het) ar lañs** : (Cassé(e) / Coupé(e)) dans son élan *(Plouïe, Ku)*
loc. **Taol-lañs** : Coup de mains / Aide ; **Roiñ un taol-lañs da hal ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe, Ku)*
loc. **Diwar-lañs** : Par dessus la jambe ; **Hezh a rae e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par dessus la jambe *(Plouïe, Ku)*

**LAOSK** : [***lausq*** 1499] adj. ; Lâche / Cool / Pépère / Mou (molle)
**Un devezh laosk** : Une cool journée / Une journée pépère *(Ku)* ; **Hezh zo ur labourer laosk** : Il travaille sans se forcer *(Plouïe, Ku)* ; **Un den laosk un tamm** : Une personne un peu molle *(Plouïe, Ku)*

**LAP** ['lap] : [***lap*** 1992] adj. ; Lapement / **LAPIG** ['lapig] : [***lapig*** 1904] n.m. ; Trou d'eau (le long des chemins creux où boivent les bêtes)

**LAPOUSS** ['lapus] : [***lapoucc*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) : Oiseau / **LAPOUSS(ED) BIHAN** : Poussin(s)
**Lapoussed bihan zo ga'r yar** : La poule a des poussins *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lak(ad) ar lapouss ba hi neizh** : Avoir une relation sexuelle (mot-à-mot : Mettre l'oiseau dans son nid) ; **Damaig vo laket ar lapouss ba hi neizh** : Il va bientôt se la faire / Il est sur un coup *(Plouïe, Ku)*
loc. **Taper lapoussed** : Écouteur aux portes ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-prenestr un' mennañket, pe toull an nor un' bennañket : Hezh zo un taper lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg, Ku)*

**LAPOUSS-AN-ANKOU** ['lapus'nãŋkə] n.m. (pl. **lapoussed-an-Ankou**) : Chouette effraie

**Kleet na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie ululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen, Ku)*

**LAPOUSS-STRAK** ['lapus'strak] : n.m. (pl. **lapoussed-strak**) ; Traquet pâtre
**Ar lapouss-strak, hemañ ra trous 'vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen, Ku)*

**LARD** : [***lart*** 1396] adj. ; Gras
**Ar c'heseg vije lard** : Les chevaux étaient gras *(Skrigneg, Ku)* ; **Aet zo ga'r làer ur marc'h bras ha lard** : Le voleur a dérobé un cheval grand et gras *(An Uhelgoat, Ku)*

**LARDADENN** : [***lardadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou**) ; Correction (raclée)
loc. **Tapañ ur lardadenn** : Recevoir une correction ; **Tapet na ur lardadenn** : Il avait reçu une correction *(Poullaouen, Ku)*

**LARDAÑ** : [***lardaff*** 1499] vb. ; Engraisser
**Neuhe vise laret vise re dru ma vie re lardet** : On disait donc qu'il était trop gras s'il était trop engraissé *(Plouïe, Ku)* ; **Ken lardet vise 'benn vise bet moien lak ur litrad dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)* ; **Lardañ ar c'heseg** : Engraisser les chevaux *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat, Ku)*

**LARDIGENN** [lar'diːgən] [lar'diːɟən] : [***lardigenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed**) ; Bavard(e) / Mouchard(e)

**LARDOUSENN** : [***lardousenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed**) ; Bavard(e) impénitent(e)
**Hezh zo ur lardousenn !** : Qu'est-ce qu'il est bavard ! *(Plouïe, Ku)*

**LAR(ED)** : [***lauaret*** 1633] vb. ; Dire
**Petra vije laret deus ar re-he deja ? ...** : Qu'est-ce qu'on disait d'eux déjà ? ... *(Plouïe, Ku)* ; **Ne lar ket a how / Ne lar ket gow** : Il ne ment pas *(Plouïe, Ku)* ; **Lar geier** : Mentir *(Ku)* ; **Hag e wreg a lare** : Et sa femme disait *(Berrien, Ku)* ; **Ma ra 'veld a larin-me dehoñ 'ho eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien, Ku)* ; **Be so 'e ha vise laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ oa ur gomz evid lared** : Ici on avait un mot pour dire *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-se vie laret alïessoc'h** : On disait plus souvent ça *(Plouïe, Ku)* ; **Laret poa din pa gwin mad** : Tu m'avais dit que tu avais du bon vin *(Skrigneg, Ku)* ; **A-wechou meus bet kleet lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe, Ku)* ; **Tud ha vise laret nie chañs** : Des gens dont on disait qu'ils avaient de la chance *(Plouïe, Ku)* ; **Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuh outoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Kastell-Ne, Ku)* ; **N'on ket gouest da lar dit** : Je ne peux pas te dire *(Plouïe, Ku)* ; **Be oa laret** : On disait *(Plouïe, Ku)* ; **Deus mod lar ar richenn** : Selon la légende *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe, Ku)* ; **Lared a reen da ma soñj** : Je me disais en moi-même *(Plouïe, Ku)* ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe, Ku)* ; **Ha lare en e soñj** : Et se disait en lui-même *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lar papred !** : Dis toujours ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha lar mehmod dehoñ** : Et il lui dit de la même façon *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Petra laro Yann ?** : Que dira Yann ? *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar c'hure oa laret dehoñ be benn deg eur** : On a dit au vicaire d'être pour dix heures *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pegur oa laret dehoñ ga e wreg** : Puisque son épouse lui a dit *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien, Ku)* ; **N'ounn ket ped <u>k</u>wech* zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien, Ku)* (*<u>sandhi</u> **ped + gwech**) ; **Hag a larin doc'h** : Je vais vous dire *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Lared d'udb. udb.** ; Nommer qqchose d'une certaine manière ; **Ba blassou vé laret d'*un fil* ur « sifelenn »** : Par endroits on nomme un fil une « sifelenn » *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lared d'ub. ober udb.** : Demander à qqn de faire qqchose ; **Med ar mewel oa laret**

**dehoñ mond** : Mais on avait demandé au valet d'aller *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**LASS** : [***lacc*** 1499] n.f. ; Collet / Lacet
**Bremañ 'h amp da lak ar lass ba'r garifoul-lapin** : Maintenant on va mettre le collet dans le passage à lapin *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tapet é ba'r lass** : L'affaire est close (vendu trop vite, au dépend du vendeur) *(Plouïe, Ku)*

**LAZH** [laːz] : [vx. br. ***lath*** ; ***laz*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Montant (de charrue) / L'âge de la charrue
**Lazh an (alar / ar)** : Le montant de la charrue *(An Uhelgoat, Ku)*

**LEC'H** : [vx. br. ***legh*** ; ***lech*** 1464] n.m. (pl. **-iou**) ; Lieu / Où / Là où
**Lec'h ma koue e chom** : Où il tombe il reste *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortait à six heures du matin *(Plouïe, Ku)* ; **Da beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe, Ku)* ; **Lod-all lake ur brikol dehe lec'h lakomp un dorchenn** : Certains autres mettaient une bricole là ou nous mettons un coussin *(Skrigneg, Ku)* ; **Lec'h oa ar brassañ feurmou** : Là où il y avait les plus grandes fermes *(Plouïe, Ku)* ; **Lec'h 'momp-nin amañ** : Là où nous sommes *(Plouïe, Ku)* ; **'Vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : On trouvait des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist-Moelou, Ku)* ; **Lec'h vije ket gwelet** : Là où il n'aurait pas été vu *(Plouïe, Ku)* ; **Lec'h ma 'n-im gav hemañ** : Là où il se trouve *(Ar Fouillez, Ku)* ; **An dra-he zepand deus an takad lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe, Ku)* ; **Lec'h oa ar saout deut war e gis** : Où les vaches le suivirent *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Lec'h-all** : Ailleurs ; **Hiniennou-all teue deuh lec'h-all 'è, med pass kalz...** : Certains autres venaient également d'ailleurs, mais pas beaucoup... *(Skrigneg, Ku)*

**LEDAÑ** : [***lédana*** 1659] vb. ; Étaler / Faire Tomber
**Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ha heñw tap anehoñ ha led 'nehoñ war an daol** : Et il le chope et l'étale sur la table *(Sant-Herbod, Ku)*

**LEDAN / LEDEN** : [vx. br. ***letan, litan*** ; ***ledan*** 1499] adj. ; Large
**Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horre** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant-neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ledan é plass ar loa dehoñ** : Il raconte beaucoup de chose sans savoir ce qu'il dit / Il mange beaucoup *(Ku)*
loc. **Ginou-ledan** : Grande gueule *(Plouïe, Ku)*

**LEDANNAAD / LEDENNAAD** : [***ledanhat*** 1499] vb. ; Élargir

**LEGUMAJ** : [***legumag*** 1633] n.m. ; Légume(s)
**Douar mad evid toud, koulz evid an ed evel ar legumach** : De la terre bonne pour tout, aussi bien pour les céréales que pour les légumes *(Plouïe, Ku)*

**LEIN** : [vx. br. ***nin*** ; ***lein*** 1499] Cime / Faîte / Haut (d'un lieu) / Sommet
**An heñi oa o chom ba lein lann Sant-Waseg** : Celui qui habitait au sommet de la lande de Saint-Goazeg *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lein an ant** : Le sommet du sillon *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Aet oa hezh ar mo-se tre da beked lein ar blassenn** : Il était allé comme ça jusque le haut de la place *(An Uhelgoat, Ku)*

**LEIN** : [***leiff*** 1499 ; ***lein*** XVIe] n.f. ; Déjeuner
**Ar vamm-gozh voa é prepariñ lein** : La grand-mère préparait le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Debet e lein gantoñ** : Il a pris son déjeuner *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur dihan** : Quand on avait déjeuné on prenait une heure de pause *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus dow chachouer a teu 'benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur déjeuner *(Plouïe, Ku)*
loc. **Goude lein** : Après (le) déjeuner / Cet après midi *(Ku)*

loc. **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Déjeuner tard, dîner tôt / Pas de goûter *(Plouïe, Ku)*

**LENN** : [***leenn*** 1499] vb. ; Lire
**Lennet meus tammou traou all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Sant-Herbod, Ku)*

**LÈR** [lèːr] : [vx. br. ***Ledr*** ; ***lezr*** 1499] n.m. ; (du) Cuir
loc. **Barrenn-lèr** : Barre en cuir ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr, ha vé stag chadennou deus ountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Boutou-lèr** : Chaussures en cuire ; **Ur boutou bihan oa ganen, ur boutou-lèr neve ha oaint bihan un tamm hag a ree poan da'm zreid** : J'avais de petites chaussures, une nouvelle paire de chaussures en cuir et elles étaient un peu petites et me faisaient mal au pieds *(Berrien, Ku)* ; **Pegen meier (mewr) é deut abowe neus laket e votou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses chaussures *(Plouïe, Ku)*

**LÈRENN** [lèːrən] : [***lezrenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Lanière de fouet

**LÊSENN** ['lɛːzən] : [***laesenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Loi / Code
loc. **Ober ar lêsenn da ub.** : Dicter la conduite à qqn ; **C'hwi teufe d'ober ar lêsenn dempni ?!** : Vous, vous viendriez nous dicter notre conduite ?! *(Ar Fouillez, Ku)*

**LESKEL / LESKEN / LOSKEN** : [***leusquel*** 1659] vb. ; Laisser
**Mond a rin hir-ma-hall, kehid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Set' vient lesket ba'r bakejou neuhe un nebeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Vie losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe, Ku)* ; **Na ket lesket pediñ 'nehi** : Elle ne s'était pas fait prier *(Poullaouen, Ku)* ; **Ar mo-se veh lesket d'hond d'ar gêr** : Comme ça on vous laissera rentrer chez vous *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Losken da basseal** : Laisser passer / Autoriser à passer ; **Set' 'benn ar fin hañw oa losk da basseal oa** : Alors en fin de compte il était autorisé à passer *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Lesk da vale** : Laisser courir ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit, hag ar re a blijent ket a vé lesket da vale** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent, et tu laisses courir ceux qui ne te plaisent pas *(Berrien, Ku)*
loc. **Leskel ur pezh bramm** : Lâcher un gros pet ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)*

**LESSIVEUS** : n.f. ; Lessiveuse
loc. **Ene zo traou ba'r lessiveus** : Là y a des économies (argent) *(Plouïe, Ku)*

**LESTAD** : [vx. br. ***listat*** ; ***lestat*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Beau-père / Parâtre
**An hini a droc'h bara tew, hezh zo mad d'ond d'ober ur lestad** : Celui qui coupe de grosses tranches de pain, il est apte à devenir un beau-père *(Plouïe, Ku)*

**LESTR** : [vx. br. ***lestr***] n.m. ; Futaille de verre / Bombonne
**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*

**LEUN** : [vx. br. ***lon*** ; ***leun*** 1499] adj. ; Couvert (de) / Plein (de)
**Ur vantell hir leun a doullou** : Un long manteau plein de trous *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Leun an ti a wrage** : La maison pleine de femmes *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Leun-kouch** : Comble / Rempli(e) / Bondé(e) ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez, Ku)*

**LEUR / LOR** : [vx. br. ***lor*** ; ***leur*** 1371] n.f. (pl. **-iou**) : (anciennement) Terrain (champ) commun au village (ex : **Leur Gêr Vras** à *Coat Elez, Plouïe, Ku*) / Aire de battage (devant chaque ferme) / Sol

**LEUR-ZI / LOR-ZI** : n.m. ; Sol de la maison
**C'hoa'i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Distaol 'nehoñ war ar lor-zi** : Le flanquer sur le sol de la maison *(Sant-Herbod, Ku)*

**LEURENN** : [***leurenn*** 1732] n.f. ; Scène / Cour
**War leurenn ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe, Ku)*

**LEVE** : [***leué*** 1632] n.m. ; Dotation / Rente
**Ar re no mignoc'h leve** : Ceux qui auront plus de rente *(Plouïe, Ku)*

**LIBOUDENN** : [***liboudenn*** 1876] n.f. ; Personne souillon / Personne vulgaire
**Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe, Ku)*

**LIBR / LIPR** : [***libr*** 1623] adj. ; Libre(ment) / Exact(ement) / Franchement
**Me 'h a da gont an istor-mañ lipr 'vel meus kleet 'nehi** : Je vais vous raconter cette histoire exactement comme je l'ai entendue *(Sant-Herbod, Ku)*

**LIKEUR** : [***liqueur*** XVIe] n.m. (pl. **-iou**) : Liqueur
**Vise gwraet likeur deus toud** : On faisait de la liqueur à partir de tout *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ar likeuriou ha tou'n traou vie gwraet ga'r lambig** : Les liqueurs et tout le reste se faisaient avec de l'alambic *(Kastell-Ne, Ku)*

**LIMON** : [***limon*** 1499] adj. ; Limonier
loc. **Marc'h-limon** : Limonier ; **Ur marc'h-limon meus bet dalc'hmad kasimant** : J'ai eu quasiment constamment un limonier *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar brec'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg, Ku)*

**LINENN / LI'NN** : [***linenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Ligne
**Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe, Ku)*

**LIORZH** : [vx br ***lub-gorth*** ; ***lyorz*** 1431 ; ***luorz*** 1493] n.m. ; Courtil (attenant au corps de ferme) / Verger / Potager / Toute petite parcelle *(Ku)*
**Heñw nie laket ar liorzh d'ar c'heseg yowank da gomañs** : Il avait préparé le courtil pour les jeunes chevaux pour commencer *(Skrigneg, Ku)*

**LIPAD** : [***lipad*** 1904] vb. ; Lécher / Laper
**Hezh vé rôet ur vazh-youd dehoñ da lipad** : On lui donne un (bâton à bouillie / pénis) à lécher *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **Lip ar saoss / Lip ar loa / Lip e stal / Lip ar vastreñk** : Faire faillite ; **Lipet é e stal gantoñ** : Il a fait faillite *(Plouïe, Ku)*

**LIPOUSS** ['lipus] : [***lipous*** 1659] adj. ; Gluant / Glissant

**LISOUREG** : [***lezourecq*** 1732] adj. ; Paresseux (cf. **LOR**)
**Erru on lisoureg** : Je suis devenu paresseux *(Poullaouen, Ku)*

**LISSE** ['lise] : [***lise*** 1970] n.m. (pl. **-ou**) ; Lycée
**Ba'r lisse 'ma Gaëlle** : Gaëlle est au lycée *(Berrien, Ku)*

**LITR** ['lit$^{r}$] : [***litr*** 1890] n.m. ; Litre
**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*

**LITRAD** ['litət] : [***litrad*** 1890] n.m. (pl. **litrajou**) ; Litre de

**Ken lardet vise 'benn vise bet voien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)*

**LIZHER** : [vx. br. ***liter*** ; ***lizer*** XVIe] n.m (pl. **-(i)ou / lizhirou** [li'zɛrju] [li'ze:ru] [li'zi:ru]) ; Lettre
**A-benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dehi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe, Ku)*

**LOA** : [vx. br. ***loi*** ; ***loa*** 1499] n.f. ; Cuiller
loc. **Ledan é plass ar loa dehoñ** : Il raconte beaucoup de chose sans savoir ce qu'il dit / Il mange beaucoup *(Ku)*
loc. **Lip ar loa** : Faire faillite *(Plouïe, Ku)*

**LOAR** [lwa:r] : [vx br ***loir, loer*** ; ***loar*** 1499] n.f. ; Lune
**Pé vie sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn 'vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat, Ku)*

**LOCH** ['lɔʃ] : [***loch*** 1911] n.m. (pl. **-ou**) ; Cabane
**An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe, Ku)*

**LOD** : [***lot*** 1547] n.m. & adv. ; Part / Certains
**Ha lod-all** : Et certains autres *(Plouïe, Ku)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe, Ku)* ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe, Ku)* ; **Lod a-wechou teue a-raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo lod ha blij ket dehe labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe, Ku)* ; **War lod deuh oute** : Sur certains d'entre eux *(Plouïe, Ku)* ; **Lod lar rê Gever deus ountoñ, lod-all rê Gewr, lod-all rê Geur, dre ene vie gwraet mignoc'h Gewr** ; Certains l'appelaient Gever, certains autres l'appelaient Gewr, certains autres l'appelaient Geur, par là-bas on l'appelait plus Gewr *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Be zo lod ha n'eint ket sklàer** : Il y en a certains qui ne sont pas clairs *(Plouïe, Ku)* ; **Lod deus ar c'heseg vijent ket klañw** : Certains des chevaux n'étaient pas malades *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Deb deus lod ar re-all** : Se nourrir sur (les provisions / la part) des autres ; **Deb a reen deus lod ar re-all (pad ar bresel)** : Je me nourrissais sur les provisions des autres (pendant la guerre) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pep hini neus e si / Ha lod neus dow pe (t/d)ri** : Chacun a son défaut / Et certains en ont deux (voire même/ou) trois *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tapet neus he lod** : Elle est foutue *(Plouïe, Ku)*

**LODENN** : [***loden*** 1632] n.f. (pl. **-ou**) ; Partie / Zone
**Ba Plouïe zo diw lodenn** : Il y a deux parties à Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)*

**LOGOD** ['lɔ:gət] : coll. (sing. **-enn** [lɔ'go:dən] & **lagodenn** [la'go:dən] ; sing. pl. **-ennou**) ; Souris
**Houmañ lar din vie ket 'vid kousked ga'r logod** : Elle me dit qu'elle ne pouvait pas dormir à cause des souris *(Plouïe, Ku)* ; **Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ma lagodenn** : Ma p'tite souris (terme affectueux) *(Plouïe, Ku)*

**LOJAÑ** ['lo:ʒə] : [***logaff*** 1499] vb. ; Ranger (à l'abri)
loc. **Lojañ koat** : Ranger du bois (à l'abri) ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe, Ku)*

**LON** : [vx. br. ***lodn*** ; ***loezn*** 1521] n.m. (pl. **-ed**) ; Animal / Bête

**An dra-he zepande deus pris ar loned** : Ça dépendait du prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **Laket zo holen dehañ war e lon** : Le prix de sa bête est salé *(Plouïe, Ku)* ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou-alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe, Ku)* ; **N'eint ket ken braw o loned hag ar re-all** : Leurs animaux ne sont pas aussi beaux que les autres *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar loned-kig** : Les bêtes à viande *(Plouïe, Ku)* ; **Un hanter-re houlles evid da lon** : Tu demandes un peu trop (cher) pour ta bête *(Plouïe, Ku)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Lon-keseg** : Cheval / Équidé ; **A-wechou pé vije tud hond da breno ur lon-keseg** : Des fois lorsque des gens allaient acheter un cheval *(Skrigneg, Ku)*

**LONKADENN** : [***loncaden*** 1716] n.f. (pl. **-ou**) ; Gorgée
**Na kemed ur lonkadenn** : Il n'avait qu'une gorgée *(Skrigneg, Ku)*

**LONKAÑ** : [***loncaff*** 1499] vb. ; Boire (cf. **EV(AÑ) / IVAÑ**)
loc. **Fell ket dit lonkañ toud ar pezh lar hezh** : Il ne faut pas gober pas tout ce qu'il raconte *(Plouïe, Ku)*

**LOR** : [vx. br. ***lobr, louor*** ; ***loffr*** 1499] adj. ; Apathique / Paresseux (cf. **LISOUREG**)
**Hezh n'é ket gwall antirin, hezh zo lor** : Il n'est pas bien courageux, c'est un paresseux *(Skrigneg, Ku)*

**LORC'HUS** : [***lorhus*** 1732] adj. ; Orgueilleux (-se)
**Tud lorc'hus** : Des gens orgueilleux *(Plouïe, Ku)*

**LOST** : [***lost*** 1499] n.m. ; Queue / Fond / Bout
**Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen, Ku)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti** : Et la vieille dans le bout de la maison *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout *(Ku)*
loc. **Berr e lost** : Pauvre ; **Hezh é berr e lost** *(Plouïe, Ku)*
loc. **Na lost na rer** : Sans queue ni tête *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue)

**LOSTENN** : [***losten*** 1525] n.f. ; Queue (de chemise)
**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée (Poullaouen, Ku)

**LOU(A)RN** : [vx. br. ***louuern*** ; ***louarn*** 1499] n.m. (pl. **lern**) ; Renard / Goupil
loc. **Be finnoc'h evid kaoc'h-louarn** : Être (malin(e) / rusé(e)...) ; **Hezh zo finnoc'h evid kaoc'h-louarn** : C'est un malin *(Plouïe, Ku)*

**LOUS** [lu:z] : [***lous*** 1499] adj. ; Sale / Inélégant(e)
**Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe, Ku)* ; **Me gav an dra-he lous !** : Je trouve ça sale ! *(Plouïe, Ku)*

**LOUSOU** ['lu:zu] : [***lousou*** 1499] n. pl. (pl. indéf. **louseier** [lu'zejər]) : Médicaments
**Hemañ oa mad d'ober louseier** : Il était capable de faire des médicaments *(An Uhelgoat, Ku)*

**LOUSTONI** [lus'tõ:ni] : [***lousdôny*** 1732] n.m. ; (de la) Saleté
**Med ar re-he ra dega ha loustoni !** : Mais ceux-là font des dégâts et de la saleté *(Plouïe, Ku)*

**LOW** : [***lou*** 1499] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ennou**) ; Poux
**C'hwenn, pe low, me-oar...** : Puces, ou poux, que sais-je... *(Skrigneg, Ku)* ; **Kasi-toud ar**

**vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur leur tête puisqu'ils avaient des poux *(Plouïe, Ku)*

**LOW(E)NAN(IG)** [low(ɛ)'nãn(ig)] : [***louenan*** 1399] n.m. (pl. **-ed**) ; Roitelet

**LOWIG** : [***louhec*** 1499] adj. ; Miséreux (-se)
loc. **Marc'h-lowig** : Vieux tacot ; **Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez, Ku)*

**LUBANER / LIBANER** : [***lubaner*** 1927] n.m. ; Pleurnichard / Qqn qui raconte des histoires/ Qqn qui aime se faire cajoler
**Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe, Ku)*

**LUC'HED** ['luhət] : [vx. br. ***lucet, luhet*** ; ***luchet*** 1499] coll. (sing. **-enn** [lu'heːdən] ; sing. pl. **-ennou** [luhe'dɛnu]) ; Éclairs
loc. **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-nos, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-nos** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat, Ku)*

**LUDU** ['lyːdy] : [***ludu*** 1499] coll. (sing. **-enn** ; sing. pl. **-ennou**) ; Cendre / Engrais
**Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn, Ku)*

**LUFRAÑ** ['lyfə] ['lyjə] : [***lufra, lufri*** 1732] vb. ; Luire
**Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet 'méd e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**LUR** : [***lur*** 1911] n.m. (pl. **-iou**) ; Franc
**A-wechou vie roet deg lur** : Parfois on donnait dix francs *(Plouïe, Ku)* ; **Deg mil lur** : Dix mille francs *(Sant-Herbod, Ku)*

**LUR(E)** ['lyːr(ə)] : [***lure*** 1716] n.m. & adj. ; Flemme / & Flemmard(e) (cf. **DI(E)GI**)
**Lur(e) meus** : J'ai la flemme *(Speied, Ku)* ; **Lur(e) oun** : Je suis flemmarde *(Plouïe, Ku)*

**LUSTROGENN** : n.f. ; Personne dérangée
**Ma-kas lustrogenn !** : Espèce de dérangé ! *(Plouïe, Ku)*

**LUTUNAÑ / LUTUNIÑ** : [***lutinal*** 1904] vb. ; Ensorceler
**Ar wech-mañ on lutunet** : Cette fois-ci je suis ensorcelé *(Plouïe, Ku)*

**MA(R)** : [***mar*** 1519] conj. ; Si
**Neuhe vise laret vise re dru ma vie re lardet** : On disait donc qu'il était trop gras s'il était trop engraissé *(Plouïe, Ku)* ; **Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe, Ku)*

**MAB** [maːp] : [vx. br. ***mab, map***] n.m. (pl. **mibien**) ; Fils
**Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka'et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe, Ku)* ; **Ur mab meus, meus ket 'zhpenn** : Je n'ai qu'un fils *(Plouïe, Ku)*

**MAB-GAST** : interj. ; Fille de pute / **MA(P)-KAS** : interj. ; Espèce de / Enfoiré de
**Map-kas loue dru !** : Espèce de gros lard ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pied !!! *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas hurussun** : Espèce de glandeur *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas lon brein** : Espèce de pourriture *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas torr-rer** : Espèce de casse-couilles *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas inossant** : Espèce de débile *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas ginaoueg** : Espèce de crétin *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas lustrogenn** : Espèce de dérangé *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas amprevan** : Espèce de vaurien *(Plouïe, Ku)* **Ma-kas libaner !** : Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas chuchüenn !** : Espèce de lambin ! *(Skrigneg, Ku)*

**MACHIN / MACHEN** : [***machin*** 1904] n.m. ; Machine (objet indéfini(ssable)) / Truc / péj. Bestiole
**Hemañ neus un tamm machen ahe evid añrejistrañ** : Il a un petit appareil pour enregistrer *(Plouïe, Ku)* ; **Kezh alemañ machen-kaoc'h !** : Fous le camps sale cabot ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ur machin damaïg bet deut da joñj din** : Il y a un truc qui m'est venu à l'esprit tout à l'heure *(Plouïe, Ku)*

**MAD** : [vx. br. ***mat*** ; ***mat*** XIVe] adj. ; Bien / Bon(ne) / Capable / **MAT** : adj. ; Costaud / (& adv.) Très (bien)
**Mad é neuhe** : C'est bien alors *(Berrien, Ku)* ; **Errue ket mad an traou gantoñ** : Il n'arrivait pas bien ce qu'il faisait *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise stummet vie bet un devezh mad** : Quand on prévoyait une bonne journée *(Plouïe, Ku)* ; **Lak ar laezh bar'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg, Ku)* ; **Mon den mad** : Mon bon gars *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur plac'h a fesson vad** : Une femme vraiment super *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat 'benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à dépasser autant les arbres *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Deb(et) mad !** : Bon appétit *(Plouïe, Ku)* ; **Un den a vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouïe, Ku)* ; **Ba e vrud vad** : À son apogée / Dans la fleur de l'âge *(Plouïe, Ku)* ; **Digoueo mad a ra** : Ça arrive bien souvent *(Plouïe, Ku)* ; **Me lar doc'h oaint komañs da vé jenet mat** : Je peux vous dire qu'ils commençaient à être bien incommodés *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien, Ku)* ; **Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien, Ku)* ; **Ar jistr zo mad med ar gwin é an tad** : Le cidre est bon mais le vin est le meilleur *(Ku)* ; **Peus kime taol deg mil lur din 'vel ar person hag é mad !** : Tu n'as qu'à me filer dix mille francs comme le recteur et c'est bon ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be mad da + *vb.*** : Être capable de + vb. / Être bon(ne) pour + vb. / Être apte à + vb. ; **Hemañ oa mad d'ober louseier** : Il était capable de faire des médicaments *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Passeal ar reve 'vid gouzoud dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe, Ku)* ; **N'evamp ket laezh kin, n'é ket mad domp** : Nous ne buvons plus de lait, ce n'est pas bon pour nous *(Plouïe, Ku)* ; **Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be kiget mad ba e gorf** : Être bien en chair ; **Hezh vise kiget mad ba e gorf ha-toud** : Il était bien en chair et tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dornet mad** : Adroit(e) / Doué(e) de ses mains ; **Hezh zo un dén dornet-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kousker mad** : Lève tard / Bon dormeur ; **Hezh zo ur c'housker (mad)** : C'est un lève tard *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mad-maleürus** : Terriblement bon ; **Gwin mad-maleürus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Un nebeud mat** : Pas mal de ; **Ba parres Plouïe zo un nebeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe, Ku)*

**MÀERONES** : [***maëronnés*** 1659] n.f. ; Marraine (cf. **PÀERON(ES)**)

**MAES** : [vx. br. ***maes***] n.m. (pl. **-iou / maejou**) ; Campagne / Dehors / Extérieur
loc. **Chetañ maes** : Jeter dehors ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dichech ub. maes** : Éjecter qqn dehors ; **Ha dichech 'nehoñ maes** : Et l'éjecter dehors *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond maes** : Sortir (de) ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond maes** : Aller dehors / Sortir
loc. **Mond war-vaes** : Aller aux toilettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Strinkañ ub. maes an ti** : Éjecter qqn hors de la maison ; **Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **War ar maes** : À la campagne

**MAGAÑ** : [***maguaff*** 1499] vb. ; Nourrir (subvenir aux besoins, donner à manger)
**Hag a na rôet dehoñ ur yalc'had-arc'hant ahe da vagañ ar paotr beteg e seizh 'la** : Et il lui donna là une bourse remplie d'argent pour nourrir le garçon jusqu'à ses sept ans *(Berrien, Ku)* ; **Me meus bugwale da vagañ** : J'ai des enfants à nourrir *(Sant-Herbod, Ku)*

**MA'HAT** : [***m'oar-vad*** 1876] adv. ; Sûrement
**Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il a sûrement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anehe** : Mais ils n'avaient sûrement qu'une seule catégorie d'outils *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ma'hat alemañ na 'h ay ket kalz tud bew fenos** : Ce soir, d'ici il n'y aura sûrement pas beaucoup de survivants *(Plouïe, Ku)* ; **Oh ma'hat oa koshoc'h** : Oh il était sûrement plus âgé *(Berrien, Ku)*

**MAL-MOUALC'H** : n.m. ; Merle (mâle) (cf. **TAROW-MOUALC'H / TAD-MOUALC'H)**
loc. **Pa vise klevet ar mal-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*

**MALAÑ** : [***malaff*** 1499] vb. ; Moudre
**Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce dont on avait besoin *(Berrien, Ku)*

**MALEÜRUS** : [***maleurus*** 1499] adj. ; Malheureux / (adv.) Extrêmement / Terriblement
loc. **Kaled-maleürus** : Extrêmement dur(e) ; **Ur gooñvezh kaled-maleürus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Mad-maleürus** : Terriblement bon ; **Gwin mad-maleürus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Maleürus e damm doare** : Dans une situation précaire *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Yin-maleürus / Yén-maleürus** : Extrêmement froid(e) ; **Yin-maleürus oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg, Ku)*

**MALSEIEG** : adj. ; Malséant(e) / Moche
**Un den malseieg** : Une personne moche *(Plouïe, Ku)* ; **Goude vije un tamm malseieg** : Malgré qu'il soit un peu moche *(Plouïe, Ku)*

**MAMM** : [***mam*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) : Mère / Maman
**Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouïe, Ku)* ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag, Ku)* ; **Pé nïe gouiet he mamm la oa dougeres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe, Ku)* ; **Ma mamm na ur feurm vras 'walc'h ha oa labour 'walc'h demp** : Ma mère possédait une ferme assez grande et nous avions assez de travail *(Skrigneg, Ku)* ; **Danne ur vamm vad** : L'étoffe d'une bonne mère *(Berrien, Ku)* ; **'Blije ket ma mamm dehi** : Ma mère ne lui plaisait pas *(Plouïe, Ku)* ; **'Vi ur vamm é re gozh, beked dow-ugent la zo moien med goude-se...** : Pour une mère c'est trop vieux, on peut jusqu'à quarante ans mais après-ça... *(Plouïe, Ku)* ; **Ar vamm na bet ur c'hoantadenn** : La mère a eu une envie de vin (quand elle était enceinte, ce qui fait que l'enfant avait une tache d'envie) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar vamm nise toud ar c'homissionou** : La mère a eu toute la giclée (sperme) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da vamm** : Devenir mère ; **Te zo hond da vamm** : Tu vas devenir mère *(Skrigneg, Ku)*

**MAMM-GOZH** : n.f. ; Grand-mère
**Ar vamm-gozh voa é prepariñ lein** : La grand-mère préparait le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **O komz deus ar vamm-gozh oamp** : Nous parlions de la grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket mamm-gozh din-me** : Elle n'est pas ma grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **Ne vin ket mamm-gozh gwech e-bed** : Je ne serai jamais grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devant *(Plouïe, Ku)*

**MAÑCH** : [***mang*** XVIe] n.m. ; Manche
**'Droñseient o mañch ma vise war o brec'h, petrame ma vise war o har droñseint o vragou, gar o bragou** : Ils retroussaient leur manche si c'était sur leur bras, sinon si c'était

sur leur jambe il retroussaient leur pantalon, le bas de leur pantalon *(Ku)*

**MANEG** ['mãːnək] : [***manec*** 1499] n.f. ; Gant / **MANEGOU** [mã'neːgu] **/ MANIGOU** [ma'niːɟu] : Une paire de gants / **MANEGEIER** [mãne'gejər] : Des paires de gants / (**ur v-**) **MANEGENN** [mã'neːgən] **/ MANIGENN** [mã'niːɟən] : (un) Gant

**MANER** : [***maner*** 1499] n.m. (pl. **-io(u)**) ; Manoir / Château
**Maner Kerampuilh** : Le château de Kerampuilh ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dehe d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Labour ar vein d'ober ar maneriou** : Travailler la pierre pour construire les manoirs *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar relegeier deuh ar maneriou** : Les vestiges des manoirs *(Sant-Herbod, Ku)*

**MANIER** : [***manier*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Manière / & adv. ; Une sorte de
**An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger *(Plouïe, Ku)*

**MANK(AÑ)** : [***mancqa*** 1732] vb. ; Manquer / Vouloir
**Hezh vank tou'n traou dehoñ** : Il veut tout pour lui *(Plouïe, Ku)* ; **Mi fanka ur boned din !** : Je veux un bonnet ! *(Kergrist-Moelou, Ku)* ; **Heñ na vank nintra e-bed dehoñ** : Il ne manque de rien *(Plouïe, Ku)* ; **Ar pezh a vanke** : Ce qu'on voulait *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh a vank ur hreunenn dehoñ / Un di-ster (dra) a vank dehoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mank a ra ba ub** : Il manque à qqn, défaut (trop maigre, pas assez musclé, etc...) ; **Mank a ra ba e feskennou** : Il est trop maigre des fesses, pas assez musclé, etc... *(Plouïe, Ku)* ; **Mank a ra dehoñ ba e gein** : Il est trop maigre du dos (pas assez musclé) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penaos vank an dra-he dit** : Comment tu la veux ; **Beñ an dra-he zepand deus ar lon, penaos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe, Ku)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)*

**MANN** : [***mann*** 1530] adv. ; Rien
loc. **Mann e-bed** : Rien du tout / Quoi que ce soit ; **Ar re gozh gomprenent mann e-bed** : Les anciens ne comprenaient rien du tout *(Berrien, Ku)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe, Ku)*

**MANTELL** : [***mantell*** 1499] n.f. ; Manteau
**Ar vantell oa gantoñ, ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein oa 'e : un' hir ha' ruse an douar kasimant, ha vije dislivet ha disheñvel-toud, leun a doullou** : Le manteau qu'il portait, il portait aussi un manteau de marchand de vaches : un long qui trainait quasiment par-terre, et qui était délavé et complètement différents, plein de trous *(An Uhelgoat, Ku)*

**MARCHOSSI** [mar'ʃosi] : [***marchaucy*** 1499] n.m. ; Haras (cf. **KROW-KESEG** *écurie*)
**Hemañ é bet ar làer en e varchossi** : Le voleur est allé dans son haras *(An Uhelgoat, Ku)*

**MARC'H** : [vx. br. ***march***] n.m. ; Cheval
**Aet zo ga'r làer ur marc'h bras ha lard** : Le voleur a dérobé un cheval grand et gras *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Mignoc'h dal e hern 'vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Marc'h-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Marc'h-limon** : Limonier ; **Ur marc'h-limon meus bet dalc'hmad kasimant** : J'ai eu quasiment constamment un limonier *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Marc'h-lowig** : Vieux tacot ; **Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez, Ku)*

**MARC'HAD** : [vx. br. ***marchat***] n.m. (pl. **marc'hajou**) ; Marché
**Bremañ n'eus ket foariou kin, bremañ n'eus kimed marc'had kwa** : Il n'y a maintenant

plus de foire, il n'y a plus que des marchés quoi *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **War ar marc'had** : Par dessus le marché ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par dessus le marché *(Ar Fouillez, Ku)*

**MARC'HADMAD** : adj. ; Bon marché
loc. **Marc'hadmatoc'h / Gwelloc'h marc'had** : Moins cher / Meilleur marché ; **Goude-se vise daw da roiñ anehe marc'hadmatoc'h** : Après-ça il était nécessaire de les donner pour moins cher *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ marc'hadmatoc'h deus udb** : Tirer un moins bon prix de qqchose ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)*

**MARC'HADOUR** : [***marhadour*** 1396] n.m. (pl. **-ien**) ; Marchand (de)
**Pegur vise gwraet ar gwin ga rejin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchand *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **Marc'hadour-saout** : Marchant de vaches ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat, Ku)*

**MAR(E)** : [***maré*** 1633] n.m. (pl. **-ou**) ; Époque / Temps
**Deg kwech nebeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a maintenant dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **Be oa bet ur mare** : Il y avait eu une époque *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he oa d'ar mare oan yowank** : C'était à l'époque où j'étais jeune *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar mare-se an dra-he oa kalz** : C'était beaucoup pour l'époque *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo bet ur mare** : Il fut une époque *(Plouïe, Ku)* ; **'Ma ket kin ba'r mare dehañ da ve ba'n e vrud** : Il ne vit plus à l'époque de sa splendeur *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ba'r mare** : Dans les temps / À temps ; **Faot a rae din ober ar labour ba'r mare dalc'hmad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe, Ku)* ; **'Teuin ket 'benn d'ober anehoñ ba'r mare** : Je n'arriverai pas à le faire dans les temps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be ba'r mare ga udb** : Être à jour dans qqchose ; **Ba'r mare 'maoun ga ma labour** : Je suis à jour dans mon travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Evid ar mare** : Pour le moment ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou 'vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout pour le moment *(Kastell-Ne, Ku)*

**MARLOWINAÑ** : vb. ; Salir / Souiller
**Marlowinet é** : Il est tout sale *(Berrien, Ku)*

**MARW** : [***maru*** 1499] n.m. & adj. ; Mort (cf. **MERVEL**)
**Hezh zo marw ha na kime ur bla ha dow-ugent** : Il est mort alors qu'il n'avait que quarante et un ans *(Plouïe, Ku)* ; **'Moun ket marw 'hat !** : Mais je ne suis pas mort ! *(Leuhan, Ku)* ; **Yao ! 'Maoc'h marw !** : Si ! Vous êtes morts ! *(Leuhan, Ku)* ; **Med ar re-he zo marw toud sè !** : Mais voilà ils sont tous morts ! *(Berrien, Ku)*
loc. **Be marw ga** : Mourir de ; **Ar pimoc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien, Ku)*
loc. **Trist 'vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Sant-Herbod, Ku)*

**MASK(L)** [mask(l)] : [***mascl*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['mask(l)u]) ; Marc
**Maskou avalou** : Le marc de pommes *(Pleyben, Ku)*

**MASK(L)ACHOU** [ma'sk(l)aʃu] : [***masklachou*** 1992] n. pl. ; (résidus de) Marc
**Maskachou avalou** : Les résidus de marc de pommes *(Pleyben, Ku)*

**MASTARIÑ** : [***mastari*** 1732] vb. ; Barbouiller / Tacher
**Mastaret 'vel ur c'hloun** : Barbouillé comme un clown *(Poullaouen, Ku)*

**MASTROUILHIÑ** : vb. ; Barbouiller / Dégueulasser / Souiller
**Mastrouilhet na e zilhad** : Il avait barbouillé ses vêtements *(Poullaouen, Ku)*

**MAT(A)LASSENN / MAT(A)RASSENN** : [***matlaçzen*** 1732] n.f. ; Matelas
**Ar vatrassenn zo blot** : Le matelas est moelleux *(Plouïe, Ku)*

**MATERIEL** [mater'jɛl] : n.m. ; Matériel
**Ha Marjannig d'an traoñ tigass toud ar materiel gati** : Et Marjannig de descendre rapporter tout le matériel *(Poullaouen, Ku)*

**MATEZH** [maːtəs] : [***matez*** 1499] n.f. (pl. **mitichen** [mi'tiʃən]) ; Bonne / Servante / Employée de maison
**Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor dehoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**MAT(R)ESSE / MAT(R)EHE / MATRE'N** : [***martes*** 1499] adv. ; Peut-être
**Matrehe oa ken med pevar pe bemp** : Il n'y en avait peut-être que quatre ou cinq *(Skrigneg, Ku)* ; **Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Martresse ya** : Peut-être oui *(Plouïe, Ku)* ; **Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter matesse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et-demi *(Plouïe, Ku)*
loc. **Matrehe a-walc'h** : Peut-être bien *(Ku)*

**ME / MI** : [vx. br. ***me***] pronom 1ère pers. sing. ; Moi je / Je
**Me é Sant-Per** : Je suis Saint-Pierre *(Berrien, Ku)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe, Ku)*

**ME(D)** : [***mait*** XVIIe] conj. ; Mais
**Med allass ...** : Mais hélas... *(Ar Fouillez, Ku)*

**MEDISSIN** : [***medicin*** 1499] n.m. (pl. **- ed**) : Médecin
**Hezh é am medissin** : C'est le médecin *(Leuhan, Ku)* ; **Ar Medissin : dow-lamp ba'n ti, dow-lamp maes** : Le médecin, aussitôt entré, aussitôt sorti *(Plouïe, Ku)* ; **Am medissin neus laret din : marw !** : Le médecin m'a dit qu'il allait mourir ! *(Leuhan, Ku)*

**MEKANIK** [me'kãːnik] : [***mecanic*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Mécanique / Machine
**Ar re vise é voueta ar mekanik vise laret dehe alïes : Mond ingal, prim ; pass mond feuls ba'r labour** : On disait à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée ; de ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe, Ku)*

**MELCHEN** : [vx br ***meltion*** ; ***melchonenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Trèfle
**Ur béc'h melchen** : Un fardeau de trèfle *(Berrien, Ku)*
loc. **Beuc'h velchen** : Qqn de stupide / Qqn de bête à manger du foin ; **Hemañ zo ur veuc'h velchen** *(Berrien, Ku)*

**MELEN** ['meːlən] : [vx. br. ***milin*** ; ***melen*** 1499] adj. : Jaune / Blond(e)
**Ur bann'ig hini melen** : Un petit verre de jaune (pastis) *(Ar Fouillez, Ku)*

**MEL(I)N / MILIN** : [vx. br. ***molin*** ; ***melin*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Moulin
**Ma zad oa yowank pa oa deut d'ar velen ahe** : Mon père était jeune lorsqu'il est venu au moulin *(Berrien, Ku)* ; **Deus ar velen é aet d'ar skol** : Il est allé à l'école du moulin *(Berrien, Ku)* ; **Ha petra oa ar labour neuhe ba'r velen ?** : Et quel était donc le travail au moulin ? *(Plouïe, Ku)* ; **Aet oan da wel ar velen med boñ un ti é bremañ** : J'étais allée voir le moulin mais bon c'est maintenant une maison *(Plouïe, Ku)*

**MELL** : [***mell*** 1716] n.m. ; (devant un n.) Énorme / Grande quantité de
**Ar richenn lar oa-hañw ur mell den bras** : D'après la légende c'était un géant *(Sant-Herbod)* ; **Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti ur mell butun en he vri** : Et la vieille dans le bout de la maison qui prisait une grande quantité de tabac *(An Uhelgoat, Ku)*

**MEMES** : [***memes*** 1623] adj. ; Même
**Meump ket memes brezhoneg** : Nous n'avons pas le même breton *(Berrien, Ku)* ; **N'é ket**

**memes re** : C'est pas les mêmes *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm 'vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe, Ku)* ; **Memes oad ganen-me a-peu-prè** : À peu près du même âge que moi *(Plouïe, Ku)*

**MEMES-MOD / MEM-MOD / MEHMOD** : adv. ; Pareil(le) / De la même façon
**Toud omp ket gwraet memes-mod** : On n'est pas tous fait pareil *(Plouïe, Ku)* ; **Peus kime ober mehmod 'vel a laron doc'h** : Vous n'avez qu'à faire comme je vous dirai *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha lar mehmod dehoñ** : Et il lui dit de la même façon *(Sant-Herbod, Ku)*

**MEMESTRA** : adv. ; Quand-même
**Med ar re-he vise labourad assames ganomp memestra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha'on-me memestra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg, Ku)* ; **Sur a-walc'h na bet memestra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo deuh ar rass breton memestra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien, Ku)* ; **Med ar pezh oa memestra** : Mais malgré tout *(Plouïe, Ku)*

**MEN** : [vx. br. ***maen, main*** ; ***maen*** 1499] n.m. (pl. **mein**) ; Pierre (cf. **PIKER-MEIN**)
**Labour ar vein** : Travailler la pierre *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Douarou ha vise kalz mein war'nehe** : Des terres très rocailleuses *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h ket 'vid taol ho poutou kar ar vein zo karnet** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures car les pierres sont racornies *(Berrien, Ku)*
loc. **Strakañ mein** : Cogner des pierres l'une contre l'autre ; **Ar lapouss-strak, hemañ ra trous 'vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen, Ku)*

**MENAJ** : [***menaj*** 1975] n.m. (pl. **-ou**) ; Ménage / D'intérieur
**Ur plac'h-menaj** : Une femme d'intérieur *(Sant-Herbod, Ku)*

**MEN-GLAS** : [***mâen-glâs*** 1716] n.m. ; Ardoise / **MEIN-GLAS** : pl. ; De l'ardoise
**Ba Uhelgoat zo mein-gris ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe, Ku)*

**MEN-GRIS** : n.m. ; Granit / **MEIN-GRIS** : pl. ; Du granit
**Ba Uhelgoat zo mein-gris ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe, Ku)*

**MENNAKET / MANNAKET** : adj. ; Quelconque (cf. **BENNAG / BENNAKET**)

**MÊR** : [vx. br. ***maer, mair*** ; ***maer*** 1416] n.m. ; Maire
**An ôtrou mêr** : Monsieur le maire

**MERC'H** : [***merch*** 1499] n.f. (pl. **-ed**) ; Fille
**Un den terrupl blije mignoc'h d'ar merc'hed** : Une homme bien charpenté plaisait plus aux femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Ah merc'h powr** : Ah ma pauvre fille *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Dow baotr ha diw verc'h** : Deux garçons et deux filles *(Berrien, Ku)* ; **D'ober friko ma merc'h** : Pour préparer le banquet de ma fille *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Dimeet é ma merc'h, ha bet dehi ur paotr blok** : Ma fille est mariée, et elle a un garçon généreux *(An Uhelgoat, Ku)*
loc **Be merc'h da ub.** : Être la fille de qqn ; **Houzh oa merc'h dehi** : C'était sa fille *(Berrien, Ku)*
loc. **Merc'h vi(ha)n** : Petite fille ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be oa ur rumm all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe, Ku)*

**MERC'HETA** : [***merc'heta*** 1716] vb. ; Courir les filles

**Bet out bet é verc'heta ?** : Tu es allé courir les filles ? *(Plouïe, Ku)*

**MERENN** : [***merenn*** 1499] n.m. (souvent sans article) ; Goûter / Quatre-heures / Collation
**Goude merenn** : Après (le) quatre-heures *(Ku)* ; **Mond da glask e verenn** : Aller prendre son quatre-heures *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Déjeuner tard, dîner tôt / Pas de goûter *(Plouïe, Ku)*

**MÊRI** [mɛri] : [***maeri*** 1992] n.m. (pl. **mêrïou** [mɛ'riju]) ; Mairie

**MERK-HA-TREGONT** : n. ; Jeu de cartes trad.
**Alïes viemp o c'hoari merk-ha-tregont** : Nous jouions souvent au merk-ha-tregont *(Plouïe, Ku)*

**MERVEL** : [***meruel*** 1499] vb. ; Mourir
**Marvet é** : Il vient juste de mourir *(Ku)* (cf. **MARW**)
loc. **Mervel ga udb** : Mourir de qqchose ; **Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'n naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)*

**MESK** : [***mesq*** 1499] adj. ; Mélangé(e)
loc. **Mesk-ha-mesk** : Indissociable ; **Richenn Sant-Herbod ha neuhe heñi ar Rusquec zo mesk-ha-mesk** : La légende de Saint-Herbot et donc celle du Rusquec sont indissociables *(Sant-Herbod, Ku)*

**MESKAÑ** : [***mesca*** 1716] vb. ; Mélanger
**Mesket ha gwraet e doas gantoñ** : Il a mélangé et fait sa pâte *(Sant-Herbod, Ku)*

**MESKER** : [***mesquer*** 1547] n.m. ; Mélangeur
loc. **Mesker-labour** : Bricoleur qui mélange tout *(Plouïe, Ku)*

**MESTR** : [***maestr*** 1499] n.m. ; Maître / Meilleur / Supérieur hiérarchique / **MESTRES** : n.f. ; Maîtresse / Meilleure / Supérieure hiérarchique
**Hezh oa ar mestr** : C'était le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ 'ma mestr an dud, a oar kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Les meilleurs sont ici les gens qui savent s'imposer devant n'importe qui (m-à-m. ... envoyer le coq et les poules dans leur nid) *(Ar Fouillez, Ku)* ; **An dow-all é ar mestr din** : Les deux autres sont mes supérieurs hiérarchiques *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mestr war an dachenn** : Maître des lieux ; **Mestr ataw war an dachenn** : Toujours le maître des lieux *(Ar Fouillez, Ku)*

**METR** : [***mètr*** 1863] n.m. ; Mètre
**Dow c'hant metr** : Deux cents mètres *(Ku)*

**MEURZH** : [vx. br. ***morth*** ; ***meurz*** 1499] n.m. ; Mars / Mardi
**Mis-meurzh 'maomp bremañ** : Nous sommes actuellement au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* ; **Ba mis-meurzh** : Au mois de Mars *(Plouïe, Ku)*

**MEUS** : [vx. br. ***moys*** ; ***meus*** 1499] n.m. ; Met / Repas fin
**Ur meus spont !** : Un repas fameux ! *(Skrigneg, Ku)*

**MEVEL / MEWEL** [meːvəl] ['mewəl] : [***meuell*** 1499] n.m. (pl. **-ien**) ; Serviteur / Valet / Domestique / Commis
**Ur mewel oa ga'r c'hemener** : Le tailleur avait un valet à son service *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Med ar mewel oa laret dehoñ mond** : Mais on avait demandé au valet d'aller *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Be mevel ga ub** : Être le serviteur de qqn / Être le commis de ; **Med alïes viemp mevelien gante** : Mais nous étions souvent leurs commis (de ferme) *(Plouïe, Ku)* ; **N'oc'h kime mevel gantoñ** : Vous n'êtes que son serviteur *(Sant-Herbod, Ku)*

**MEW** : [***mezu*** 1499] adj. ; Saoul(e)
**Mew vise kasimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave dehoñ 'h ê ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Set' ar mod-se vie forzet dehoñ bi mew** : Comme ça c'était bien forcé qu'il soit saoul *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **« Rond é e voutou » vise laret pé vise mew** : On disait « il a des chaussures à bascules » quand il était saoul *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hanter-vew** : À moitié ivre(s) ; **Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez, Ku)*

**MEWR / MEIER** : [***meur*** 1499] adj. ; Vif (-ve) / Alerte / Dégourdi(e) / Leste / Agile
**Pegen meier é deu't abowe 'neus laket e votou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses chaussures *(Plouïe, Ku)* ; **Me oa meier kehid oan yaouank** : J'étais vif dans ma jeunesse *(An Uhelgoat)*

**MEZH** : [***mezz*** 1499] n.f. ; Honte
**Hezh ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hemañ glefe be rostet ga'r vezh** : Il devrait être mort de honte *(Plouïe, Ku)*

**MEZHEG / MEZHIG** : [***mezec*** 1519] adj. ; Timide / Timoré(e)
**Ur paotr mezhig** : Un garçon timoré, vite intimidé *(Poullaouen, Ku)*

**MICHAÑS / MECHAÑS** : [***mechancc*** 1499] conj. ; Il y a des chances / Sûrement / Je pense bien
**Michañs am medissin oar gùelloc'h evidoc'h !** : Il y a des chances que le médecin sache mieux que vous ! *(Leuhan, Ku)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Sant-Herbod, Ku)*

**MICHER** : [***micher*** XVIe] n.f. (pl. **-iou**) ; Métier
**Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais il faut donc que je change de métier *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Yann mil vicher** : péj. Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi mad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers mais aucun bon métier *(Plouïe, Ku)*

**MIK** : [***myk*** 1530] adj. ; Calme
loc. **Pa sav ar moged pig ve amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe, Ku)*

**MIL** : [***mil*** 1499] nombre ; Mille
**Deg mil lur** : Dix mille francs *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be heñvel-mil deus ub.** : Ressembler comme deux gouttes d'eau à qqn / Être le portrait de qqn ; **Ar paotr zo heñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien, Ku)*
loc. **Be mil bréss war ub.** : Être impatient ; **Mil bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Impatient de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Yann mil vicher** : péj. Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi mad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers mais aucun bon métier *(Plouïe, Ku)*

**MILSKLOUM** : [***milskloum*** 1931] n.m. (pl. **-ou**) ; Renouée des oiseaux *(Ku)*

**MILZIN / MILZEN** : [***milsin*** 1732] adj. ; Délicat(e)
loc. **Beg milzin** : Enfant difficile sur la nourriture ; **Henn'zh zo beg milzen** : Il est difficile *(Lokarn, Ku)*

**MIN** : [***min*** 1499] n.m. (pl **-ïou**) ; Mine
**Dibowe oa digoret ar minïou** : Depuis que les mines furent ouvertes *(Plouïe, Ku)* ; **Ar min**

**Lokmarïa ha heñi Poullaouen** : La mine de Locmaria et de Poullaouen *(Plouïe, Ku)* ; **Deus re Lokmarïa, nin ree « paotred ar minïou » deus oute** : Les gens de Locmaria-Berrien on les appelait les « gars des mines » *(Plouïe, Ku)*

**MI(N)TIN** : [***mintin*** 1499] n.m. ; Matin
**Sa'et abred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien, Ku)* ; **Divunet oa tro ped'ir [peder eur] deuh ar mintin** : Il était réveillé aux alentours de quatre-heures du matin *(Berrien, Ku)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe, Ku)* ; **Da vitin** : Le matin (en général) *(Lokarn, Ku)* ; **(A-)benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils s'étaient arrêtés au petit matin *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he oa abred deus ar mintin** : C'était tôt le matin *(Plouïe, Ku)*
loc. **An de war-lerc'h vintin** : Le lendemain matin ; **An de war-lerc'h vintin pé oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien, Ku)*
loc. **Den-mintin** : Lève tôt / Qqn du matin ; **Hezh zo un den-mintin** : C'est un lève-tôt *(Plouïe, Ku)*

**MIRED** : [***miret*** 1499] vb. ; (se) Garder / (s') Empêcher
**N'oun ket miret d'ober traou** : Je ne peux pas m'empêcher de faire des choses / Je ne peux pas rester tranquille *(An Uhelgaot, Ku)*

**MIS** : [***mis*** 1499] n.m. (pl. **michou**) ; Mois
**Touljust naw mis** : Tout juste neuf mois *(Berrien, Ku)* ; **Amañ vije diw foar bep mis** : Il y avait ici deux foires chaque mois *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis, ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot, Ku)* ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien le temps est sombre en Décembre *(An Uhelgoat, Ku)*

**MIS-C'HWEVRER / MIS-CHWEWR** : [***hueurer*** 1499 ; ***c'huevrer*** 1659] n.m. ; (mois de) Février
**Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de Janvier est brûlée par (le froid de) Février *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar po(d)-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe, Ku)*

**MIS-EBREL** [miz 'e:brəl] : [***ebrell*** 1499] n.m. ; Avril
**Aboe mis-ebrel ra ket kén** : Depuis le mois d'avril il ne fait plus *(Berrien, Ku)*

**MIS-GENVER / MIS-KENVER** : [***guenueur*** 1499] n.m. ; (mois de) Janvier
**Ba komañsamant mis-kenver** : (au) Début janvier *(Plouïe, Ku)*

**MIS-GWENGOLO** : [***guenngoloff*** 1499] n.m. ; (mois de) Septembre
**D'an driwec'h a vis-gwengolo oa krog an emgann diveo ba gourenes Kraozon** : Le dix-huit septembre la dernière bataille commença dans la presqu'île de Crozon *(Plouïe, Ku)*

**MIS-KERZU** : [***querzu*** 1499] n.m. ; (mois de) Décembre
**Dourenn ar prad vise gwraet e-tro fin mis-kerzu hag ba komañsamant mis-kenver, drame da gaoud yeot da droc'hiñ pé vise mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwevrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh vije a-taw ba'r pemzete dive deus mis-kerzu** : Elle se déroulait toujours la dernière quinzaine du mois de Décembre *(An Uhelgoat, Ku)*

**MIS-MEURZH** : [vx. br. ***morth*** ; ***meurz*** 1499] n.m. ; (mois de) Mars
**Mis-meurzh 'maomp bremañ** : Nous sommes actuellement au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* ; **An a'el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* (cf. **KASEG-VEURZH)**

**MISER** : [***mijére*** 1744] n.m. ; (de la) Misère
**Hezh neus bet miser** : Il a eu de la misère *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**MOAN** : [vx. br. ***moin*** ; ***moen*** 1467 ; ***moan*** 1499] adj. ; Mince
**War ar bodig moan** : Sur le mince petit rameau *(Plouïe, Ku)* ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg, Ku)* ; **Un den moan** : Une personne mince *(Plouïe, Ku)*
loc. **Moan e visïed** : Regardant (sur la nourriture) ; **Houmañ zo moan he bisïed** : Elle est regardante sur la nourriture *(Plouïe, Ku)*

**MOC'H** : [vx. br. ***moch***] coll. ; Cochons
**Ya, tud omp n'é ket moc'h !** : Oui, nous sommes des gens pas des cochons ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Kaol-moc'h** : Rumex ; **Amañ vé laret kaol-tewl, lod a ra ga kaol-moc'h** : Ici on dit « kaol-tewl », certains disent « kaol-moc'h » *(Plouïe, Ku)*

**MOD** : [***mod*** 1821] n.m. ; Mode / Moyen / Façon / Manière / Méthode / Style
**An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar mod oa ar c'hig ba'nehoñ** : Ça dépend de la manière dont était répartie sa chair *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quel manière je me serais fait attraper *(Plouïe, Ku)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti 'vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he oa ur mod fall d'ober sur** : C'était sûrement une mauvaise méthode *(Skrigneg, Ku)* ;
loc. **A(r) mo(d)-se** : Comme ça ; **Set' ar mod-se vie forzet dehoñ bi mew** : Comme ça c'était bien forcé qu'il soit saoul *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Hag e-se 'benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pa nie emm un' a vie kasset dehoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Ar mo-se vé gwraet !?** : C'est comme ça que ça se passe ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar mo-se ret ?!** : C'est comme ça que vous procédez ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me meus bugwale da vagañ... (ha me a gi-se, ha me ar mo-se)** : J'ai des enfants à nourrir... (et patati et patata) *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **(A-)bep sort mod** : De toute sorte ; **Be zo tud beb sort mod** : Il y avait des gens de toute sorte *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deus mod lar ar richenn** : Selon la légende *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **En mod e-bed** : D'aucune façon / En aucune manière ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mod so** : Pareil / Comme il y a ; **Ha deut ga un amzer mod so** : Et venu par un temps pareil *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Pessar mod / Pe-sort mod** : De quelle manière / Comment ; **Pessar mod vo sa'et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Sant-Herbod, Ku)*

**MOD-ALL** : adv. ; Autrement / Sinon
**Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe, Ku)*

**MOÈREB** ['mwɛːrəp] : [vx. br. ***motrep*** ; ***mozreb*** 1499] n.f. ; Tante
**Ar voèreb Mari** : La tante Marie *(Berrien, Ku)* ; **Me meus choñj mad gwel ur voèreb da ma za-kozh ha spine deus an darouedenn** : Je me rappelle bien voir une tante de mon grand-père qui guérissait de la dartre *(Plouïe, Ku)*

**MOGED** ['moːgət] : [***moguet*** 1499] n.m. ; Fumée
loc. **Pa sav ar moged pig vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait

temps calme *(Plouïe, Ku)*

**MOGER** ['moːgər] : [vx br ***macoer*** ; ***moguer*** 1228)  n.f. (pl. **-iou**) ; Mur
**Diglos é ar voger** : Le mur est disjoint *(Berrien, Ku)*

**MOIEN / MOAIEN** : [***moyan*** 1519] n.m. ; Moyen / Possibilité
**Ken lardet vise 'benn vise bet voien lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)* ; **Moien zo doc'h dond** : Vous pouvez venir *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'eus ket voien lak anehe ba an ti-mañ** : On ne peut pas les mettre dans cette maison *(Plouïe, Ku)*

**MOMAN** : [***moment*** 1499] n.m. (pl. **momañchou**) ; Moment
**Pé nije ur moman a ziske e-hun'** : Lorsqu'il avait un moment il apprenait tout seul *(Berrien, Ku)* ; **Ahann d'ur moman** : D'ici un moment *(Ar Fouillez, Ku)*

**MOND** : [vx. br. ***minet*** ; ***monet*** 1499] vb. ; Aller / Devenir / Se déplacer / Partir
**Mond a rin** : Je viendrai *(Ku)* ; **Hag an dra-he zo aet e brezhoneg...** : Et c'est devenu en breton... *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Mond a rin hir-ma-hall, kehid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Na ouie ket pelec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a'h an da baeo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg, Ku)* ; **N'a ket e-hun', war e halbouchenn 'ma** : Il ne se déplace pas tout seul, il se déplace à quatre-pattes (pour un enfant) *(Plouïe, Ku)* ; **Me zo hond da zeb ur hinowenn** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg, Ku)* ; **'Benn arc'hoazh eh in ôtro person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Mond da bourc'h Plone** : Aller au bourg de Plonevez *(Sant-Herbod)* ; **An heñi oa é hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe, Ku)* ; **An dez-all a oa aet da gafeal** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Bremañ 'maon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **N'ês ket da brenañ !** : N'achète pas ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Pa n'out ket 'vid mond kin** : Quand tu ne peux plus avancer *(Skrigneg, Ku)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien, Ku)* ; **Demp en-dro da Genevelen neuhe** : Retournons donc à Quinimilin *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ vé 'hond d'an ospital** : Il va (de temps en temps) à l'hôpital *(Berrien, Ku)*
loc. **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Da vond / Da hond / D'hond** : Pour aller ; **Gwechall d'hond d'ar vourc'h** : Autrefois pour aller au bourg *(Sant-Herbod)*
loc. **Mond a ra** : Ça va ; **Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond a-raog** : Aller devant ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ba e retred** : Prendre sa retraite ; **François zo aet ba e retred** : François a pris sa retraite *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ba e voutou** : Ne plus oser se montrer (mot-à-mot : Partir dans ses chaussures) ; **Aet é ba e voutou** : Il n'ose plus se montrer *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ba'n a'el** : Foncer ; **Hezh 'h a ba'n a'el** : Il fonce *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da + *n.*** : Devenir ; **Me 'h æy da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien, Ku)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond da + (*lieu* + da) *vb.*** : Aller faire quelque chose ; **Mond da Garais da jom** : Aller habiter à Carhaix *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-all oa aet d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond da (dad / vamm)** : Devenir (père / mère) ; **Te zo hond da dad** : Tu vas devenir père *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Mond da di ub.** : Aller chez qqn ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé

chez elle la nuit *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Mond da fall** : Aller en s'empirant ; **Amañ oa an traou o hond da fall gantoñ** : Là ça allait en s'empirant pour lui *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond da gaoud ub.** : Aller retrouver qqn ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe, Ku)* ; **Setou ar c'hemener voa ket aet da gaoud 'nehoñ da'r gêr** : Voila, le tailleur n'était pas allé le retrouver chez lui *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Mond da gass udb da ub** : Envoyer qqchose à qqn / Apporter qqchose à qqn ; **Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'n naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)* ; **Daw dehoñ mond da gass e vragou d'an eskob neuhe** : Il faut alors qu'il envoie à l'évêque son pantalon *(Plonevez Ar Faou, Ku)* ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Mond da gerc'had ub d'ar gêr** : Aller chercher qqn pour le ramener à la maison ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, mes ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da glask boued** : Aller quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond da glask e zijuni, lein, verenn, goan** : Aller prendre son petit déjeuner, déjeuner, quatre-heures, dîner *(Ku)* ; **Me meus dow chachouer a teu 'benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur déjeuner *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be oa ur rumm all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da glask ub da udb da ub** : Partir à la recherche de qqn pour devenir qqchose pour qqn ; **Me 'h ay da glask un den just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond da guz (/guv)** : Aller se cacher ; **Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh, Ku)* ; **Da belec'h 'h in da guv ?** : Où vais-je me cacher ? *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond da ni(n)tra** : Péricliter / Disparaître ; **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouie, Ku)*
loc. **Mond d'an traoñ** : Descendre ; **Et d'an traoñ Marjannig !** : Descendez Marjannig ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Mond da udb.** : Voler / Prendre ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Mond da ub.** : Attaquer qqn / Foncer dans le tas ; **Ha me mond dioc'htu dezo** : Et j'ai foncé dans le tas *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Mond da-vid** : Aller chercher ; **Kê da-vid butun !** : Vas chercher du tabac *(Pluskelleg, Ku)*
loc. **Mond da wreg ub** : Rendre qqn cocu / Se taper la femme de ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Mond droug ba ub** : Se mettre en colère ; **An dud oa aet droug barzh enne** : Les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Mond en breskinn** : S'affoler (vaches, troupeau...) *(Ku)*
loc. **Mond en-dro** : Démarrer / Repartir ; **Hañw neuhe 'h a en-dro assames gad himañ** : Il repart donc en sa compagnie *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond en ur vouletenn** : Aller dans un tir de boulet de canon ; **An taol-mañ 'h ay toud an traou 'n ur vouletenn ga'n a'el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Mond fall** : Aller mal ; **Med gast an traou 'h ae fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Mond feuls ba'r labour** : Travailler trop brutalement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond flep** : Devenir patraque ; **Aet oun flep...** : Je ne suis pas dans mon assiette *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond fo(u)nnus-hardi** : Très rapide(ment) ; **Hezh oa aet founnus-hardi** : Il était parti très rapidement *(Plouïe, Ku)*

loc. **Mond ga'n a(v)el** : Être emporté par le vent ; **Ha tokow ar baotred 'h ê ga'n avel** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent *(Kergrist-Moelou, Ku)*
loc. **Mond ga'n hent** : Suivre la route ; **Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond (he)biou** : Passer (à côté) / Louper ; **Sell 'ta pe-seurt treuseulieg zo hond 'biou ahe** : Regarde le gars qui passe là-bas, il marche les pieds de travers *(Plouïe, Ku)* ; **Laurence zo hond biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond ingal ba'r labour** : Travailler de façon régulière *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond koste + *lieu*** : Aller du côté de ; **Meump kime mond koste Plouvorn hag ar c'hostïou-all ahe** : Nous n'avons qu'à aller du côté de Plouvorn et les alentours là *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond-kuit** : S'en aller ; **Pé oa aet Yann kuit** : Quand Yann s'en était allé *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mond a ree ar c'hwenn kuit** : Les puces s'en allaient *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Mond maes** : Aller dehors / Sortir
loc. **Mond prim ba'r labour** : Travailler de manière organisée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond roud** : Prendre la route / Partir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud 'ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond tost da** : Se rapprocher de / Être presque ; **Aet é tost da greiste** : Il est presque midi *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond tre (da) beked** : Aller (exactement) jusque ; **Ar stêr-se 'h a tre da beked Brennilis** : Ce fleuve-là va jusqu'à Brennilis *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war ar progrè** : Adhérer au progrès ; **Mond un tammig buanoc'h 'vid ar re-all war ar progrè** : Adhérer un peux plus vite que les autres au progrès *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war dow zañvad** : Devenir complètement raide, défoncé, bourré ; **Aet é war dow zañvad** : Il est complètement défoncé (il ne sait même plus où il va) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war-droad** : Aller à pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war e labour** : Se mettre au travail ; **D'an daou-lamp oa aet war e labour** : Il s'était mis au travail au galop *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war-raog** : Avancer / Aller en avant ; **Set' oa laret demp neuhe mond war-raog** : On nous disait donc d'avancer *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war-vaes** : Aller aux toilettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond war-zu(g)** : Aller en direction de ; **Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe, Ku)*

**MONE** : [***monneiz*** 1499] n.m. ; Monnaie
**Un tamm mone vie ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hezh a stag e zorn deus e vone** : C'est un grippe-sous *(Plouïe, Ku)*

**MORENN** : [***morenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Brouillard

**MORENN-HLAS** : n.f. ; Brume de chaleur
**Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe, Ku)*

**MORZHOL** : [***morzol*** 1499] n.m. ; Marteau
**Troad ar morzhol** : Le manche du marteau *(Plouïe, Ku)*

**MOUCHOUER(-FRI)** : [***mouchouer*** 1499] n.m. ; Mouchoir

**MOUCHOUER-GOÛG** : n.m. ; Foulard
**Diskrupes é, emm zo dehi lak ur mouchouer-goûg** : Son vêtement est trop décolleté, il faut qu'elle mette un foulard *(Plouïe, Ku)*

**MOUDADEG / MOUNTADEG** : n.f. ; Tas de mottes
**Ober mountadeg** : Briser un tas de mottes *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**MOUDENN / MOUDIG / MOU(N)TEG / MOUNTED** ['mu:dən] ['mu:dig] ['mu(n)təg] ['mu(n)tət] : [***moudenn*** 1499] n.f. Motte (tourbe & sex.)
**Lak an dorn dehi war he moudenn** : Lui mettre la main à l'entrejambe *(Plouïe, Ku)* ; **Moudenn-towarc'h** : Rectangle de tourbe ; **Aet é da denn moudig da Brennilis** : Il est parti arracher de la tourbe à Brennilis *(Plouïe, Ku)*

**MOUE(Ñ)** : [vx. br. ***mong*** ; ***moe*** 1499] n.m ; Crinière
loc. **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yaouank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche *(An Uhelgoat, Ku)*

**MOUEZH** : [***moez*** 1499] n.f. ; Voix
**Me a glee ar vouezh é tond deus an gùele-klos** : J'entendais la voix venant du lit clos *(Leuhan, Ku)*

**MOUGAÑ** ['mu:gə] : [***mougaff*** 1632] vb. ; (s') Étouffer

**MOUSS** [mus] : [***mous*** 1863] n.m. (pl. **-ed**) ; Mousse / Apprenti
**Mouss oain (é) labourad ba'r parkeier ga ma zad gad amzer yin** : J'étais apprenti travaillant dans les champs avec mon père par temps froid *(An Uhelgoat, Ku)*

**MOUSTACH** [mus'taʃ] : [n.f. ***moustachen*** 1547] n.m. [pl. **-ou** [mus'taʃu]) ; Moustache
**Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et aux cheveux ébouriffés *(Sant-Herbod, Ku)*

**MOWES / MAOUES** : [***moues*** 1557] n.f. ; Femme
**Ha oa un tamm vaoues kozh du-se** : Il se trouvait là une petite vieille femme *(Leuhan, Ku)*

**MUI / MI** : [vx. br. ***mui*** ; ***muy*** 1499] adj. ; Plus
**Med vises ket gouest da lak anehoñ d'ond mignoc'h evid vo gouest d'ober** : Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe, Ku)* ; **Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe, Ku)* ; **Mïoc'h vie goullet** : On demandait plus *(Plouïe, Ku)* ; **Mïoc'h vé barzh an ospital** : Il est plus (souvent) à l'hôpital *(Berrien, Ku)* ; **Be zo rassou drol, houz'z a-walc'h, zo mïoc'h a gig war'nehe evid war ar re all** : Il y a de drôles de races, tu sais bien, qui font plus de viande que les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ a gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a vise un nebeud gwenneien ga bep hini, ha vise béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe, Ku)*

**MUL** : [***mul*** 1499] n.m. ; Mule / & adj. Qui n'avance pas (cheval)
**Hezh zo mul** : Il n'avance pas *(Skrigneg, Ku)*

**MUNUD** : [***munut*** XVIe] adj. ; Menu(e)
**Koulskoude oa-hei munud a-walc'h** : Elle était pourtant assez menue *(Berrien, Ku)*

**MUSULIÑ** [my'zy:lə] : [***musula*** 1732] vb. ; Mesurer
**Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ 'nehoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen, Ku)*

**NA(G)** : [vx. br. ***na***] conj. ; Ni / Que !
**Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumette *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Nag o zri krog em chupenn** : Voilà eux-trois qui me crochent le blouson *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Na dac'h a-belec'h teuen, na da belec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez, Ku)*

**NANN** : [***nann*** 1716] adv. de nég. ; Non (le plus souvent en réponse à une question interro-négative)
**Nann, gwech e-bed** : Non, jamais *(Plouïe, Ku)* ; **Ah nann 'ha, otro person** : Ah non alors, monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**NAON** : [vx. br. ***nauuen*** ; ***naffn*** 1499 ; ***naoun*** 1632] n.m. ; Faim
**Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe, Ku)* ; **Naon meus** : J'ai faim *(Ku)*
loc. **Naon du** : Grande faim / Faim de loup ; **Naon du meus** : J'ai une faim de loup *(Ku)*
loc. **Troc'hañ naon** : Couper l'appétit ; **E naon zo troc'het dehoñ** : Il a l'appétit coupé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mervel ga'n naon** : Mourir de faim ; **Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'n naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)*

**NATUR** : [***natur*** 1499] n.f. ; Nature
**Adrame vise re yin an a'el vie ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe, Ku)*

**NAW** (devant voyelle **NAV**) : [vx. br. ***nau***] nombre ; Neuf
**Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg, Ku)* ; **Po kime be ba du-mañ benn nav eur just** : Tu n'auras qu'à être chez moi pour neuf heures pile *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Nav eur deus an nos** : Neuf heures du soir / Vingt-et-une heures *(Sant-Herbod, Ku)*

**NEBEUD** : [vx. br. ***nepot*** ; ***nebeut*** 1499] adj. & n.m. ; Peu (de) / **NEBEUDIG** : adj. ; Tout petit peu (de)
**Raog oa nebeutoc'h 'vid zo bremañ** : Il y avait moins avant que maintenant *(Plouïe, Ku)* ; **Deg kwech nebeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a maintenant dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **A vise un nebeud kêriou ha vise tud vise assames é labourad** : Il y avait quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **Ker nebeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe, Ku)* ; **Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un nebeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h blij an nebeud dehañ 'vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe, Ku)* ; **Me zo hond d'ober un nebeud krampouzh** : Je vais faire quelques crêpes *(Poullaouen, Ku)* ; **Un nebeudig tud** : Un tout petit peu de monde *(Poullaouen, Ku)* ; **Ba parres Plouïe zo un nebeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Set' vient lesket ba'r bakejou neuhe un nebeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ba blassou all e vije a-peu-prè ar gont med nebeud kwa** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu quoi *(Plouïe, Ku)* ; **Hag an amerikaned, pelloc'h, na dastumet un nebeud re all en ene** : Et, plus tard, les américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un nebeud tud** : Quelques personnes / **Nebeud a dud** : Très peu de monde *(Ku)*

**NEB-LEC'H / NIMB-LEC'H** [ne'blɛh] [nim'blɛh] : [***neplech*** 1499] adv. ; Nulle part

**NEC'HAÑ** : [***nichiff*** 1499 ; ***nec'hi*** 1659] vb. ; (se) Gêner
**N'on ket bet nec'het** : Je ne me suis pas gêné *(Ar Fouillez, Ku)*

**NEDELEG** : [***nedelec*** 1499] n.m. ; Noël
**Gouel-Nedeleg** : La fête de Noël ; **Un tamm bihen raog Gouel-Nedeleg** : Un petit peu avant Noël *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Aval-Nedeleg** : trad. Orange (fruit) ; **Gwechall vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale 'med da ouel Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe, Ku)*
loc. **Foar-Nedeleg** : La foire de Noël ; **Houzh vije gwraet Foar-Nedeleg deus outi** : On l'appelait la foire de Noël *(An Uhelgoat, Ku)*

**NEIZH** : [vx. br. ***nith*** ; ***nezz*** 1499 ; ***neiz*** 1632] n.m. (pl. **-ou**) ; Nid
**Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe, Ku)* ; **Lak a rên koat ba'r c'hrow ha meus ene gwelet neizhou raied** : Je mettais du bois dans la crèche et j'y ai vu des nids de rats *(Plouïe, Ku)* ; **Un neizh bras** : Un grand nid *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Lak(ad) ar lapouss ba hi neizh** : Avoir une relation sexuelle (mot-à-mot : Mettre l'oiseau dans son nid) ; **Damaig vo laket ar lapouss ba hi neizh** : Il va bientôt se la faire / Il est sur un coup *(Plouïe, Ku)*

**NEKON** : [***negun*** 1499] adv. ; Aucun
**Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, mes ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe, Ku)*

**(NE)MED** : [***nemet*** 1499] adv. ; Que / Seulement
**Hezh neus kred 'med dehoñ e-hun'** : Il n'a confiance qu'en lui-même *(Plouïe, Ku)* ; **N'eus nitra d'ober nemed en-om chechañ** : Il n'y a rien d'autre à faire que de se retirer *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **(Ne)med kard** : Moins le quart ; **Ha tro deg eur 'méd kard** : Et aux alentours de dix heures moins le quart *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Erru é hanter-nos 'méd kard** : Il est minuit moins le quart *(Sant-Herbod, Ku)*

**NEÑW** : [vx. br. ***nem*** ; ***eff*** 1499 ; ***neff*** 1557] n.m. ; Cieux
loc. **É nijal 'ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe, Ku)*.

**NEP / NEB** : Nul / Quiconque (parfois confondu avec **HEP / HEB** : Sans)
**N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvoir pas de parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Sant-Herbod)* ; **Neb ober nitra heñ** : Sans rien faire hein (de mal) *(Sant-Herbod, Ku)*

**NERVUS** : [***nervus*** 1732] adj. ; Nerveux (-se)
**Lod oa tud nervus un tamm, ha vie gwraet « tud prim » deus oute** : Certaines personne s étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe, Ku)*

**NERZH** : [vx. br. ***nerth*** ; ***nerz*** 1499] n.m. ; Énergie / Force
**'Vie daw kaoud tud ha nise nerzh, tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques, des gens forts *(Plouïe, Ku)* ; **Me ma kleet ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh 'vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe, Ku)* ; **Houmañ na nerzh 'vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe, Ku)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen, Ku)*

**NERVUS** : [***nervus*** 1732] adj. ; Nerveux (-se)
L**od oa tud nervus un tamm, ha vie gwraet « tud prim » deus oute** : Certaines personne s étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe, Ku)*

**NET** ['nɛt] : [***net*** 1499] adj. ; Net / Propre / & adv. Complètement / Carrément
**Pullufet-net oa** : Il était complètement calciné *(Poullaouen, Ku)*

**NEUÑIAL** : [***neuñvyal*** 1732] vb. ; Nager
**Me oar neuñial evel ur c'hi plom, lec'h ma koue e chom** : Je nage comme un caillou (mot-à-mot : Je sais nager comme un chien de plomb, où il tombe il reste) *(Skrigneg, Ku)*

**NEUSE / NEUHE / NEU'N** : [***neusse*** XVe] adv. ; Donc / Alors
**Me 'ho heñzh neuhe** : Je serai donc celui-là *(Berrien, Ku)* ; **Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien, Ku)* ; **Deut oa an nos neuhe** : La nuit était

donc venue *(Berrien, Ku)* ; **Mad é neuhe** : C'est bien alors *(Berrien, Ku)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Neuhe oa ket kalz a dennou kin** : Il n'y avait donc plus beaucoup de tirs *(Plouïe, Ku)* ; **Pegur bremañ vé ket kemener kin, med neuhe oa !** : Parce que maintenant il n'y a plus de tailleur, mais alors il y en avait ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Ba neu'n** : Dès-lors / Pour alors *(Ku)*
loc. **Da neuhe** : Pour lors ; **Houzh, da neuhe, oa ur foar tristig vê** : Pour lors cette foire était tristounette *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Evid neu'n** : Pour lors ; **Ya just a-walc'h 'vid neuhe** : Oui justement pour lors *(Plouïe, Ku)*

**NE(VE) / NEW(E)** : [vx. br. ***neuid*** ; ***neuez*** 1499] adj. ; Nouveau (nouvelle) / & adv. Nouvellement
**Ha bep a gasketenn new' adrame dehe da ve heñvel deus an ouvrïerien neuhe oa bar'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien, Ku)*
loc. **Flamm-neve** : Flambant-neuf ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horre** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant-neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat, Ku)*

**NEV(E)-AMZER** : n. ; Printemps
**'Benn teue an nev'-amzer, 'benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod, Ku)*

**NI** [ni:] : [***ny*** 1499 ; ***niz*** 1659] n.f. ; Neveu (cf. **NIZHES** Nièce)
**Un ni diñ** : Un neveu à moi *(Poullaouen, Ku)*

**NI(N)** : [vx. br. ***ni***] pronom 1ère pers. pl. ; Nous
**Ni zo 'tre o-dow ya** : Oui nous sommes entre eux deux *(Plouïe, Ku)* ; **Nin oa e brezhoneg ene** : Nous parlions breton là-bas *(Kastell-Ne, Ku)*

**NIJAL** : [***nigal*** 1499] vb. ; Voler
loc. **É nijal 'ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe, Ku)*

**NI(N)TRA / NETRA** [ni(n)'tra] [ne'tra] : [***neptra*** 1499] adv. & n. ; Rien
**Heñ na vank nintra e-bed dehoñ** : Il ne manque de rien *(Plouïe, Ku)* ; **Me ma nintra 'bed** : Je n'avais rien du tout *(Plouïe, Ku)* ; **Ne vije kleet nintra gantoñ** : On n'entendait rien à cause de lui *(Plouïe, Ku)* ; **Oa ket kistïon dehi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Neb ober nitra heñ** : Sans rien faire hein (de mal) *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah fei nitra !** : Ah rien à foutre ! *(Sant-Herbod, Ku)*

**NIZHES** ['ni:zəs] : [vx. br. ***nith*** ; ***nyz*** 1499 ; ***nisés*** 1659] n.f. ; Nièce (cf. **NI** Neveu)
**Me meus un nizhes ha neus tri (a) vugwal, diw verc'h hag ur mab, ha heñi e-bed anehe zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est marié *(Plouïe, Ku)*

**NOAZH** : [vx. br. ***noit*** ; ***noaz*** 1499] adj. ; Nu(e)
loc. **Noazh evel ur c'hwil-du** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu comme un cafard) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Noazh-ran** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu-têtard) ; **Hemañ zo noazh-ran** : Il est nu comme un ver *(Sant-Herbod, Ku)*

**NO(Ñ)S** : [vx. br. ***nos***] n.f. ; Nuit / Soir
**Prest an noñs da zond dress** : La nuit est juste sur le point de tomber *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar sadorn d'an nos** : Le samedi soir (en général) *(Plouïe, Ku)* ; **Erru an nos dija a-benn oa en-om ga'et gad un'...** : Il faisait déjà nuit avant qu'il ne rencontre un... *(Berrien, Ku)* ; **Deut oa an nos neuhe** : La nuit était donc venue *(Berrien, Ku)* ; **Deus nos vise rôet un tamm gwerzh-putun d'an dud** : De nuit on donnait un peu de pourboire aux gens *(Plouïe, Ku)* ; **Kroget oa deus an abard'he d'an nos** : Ça avait commencé en début de soirée jusqu'à la nuit *(Plouïe, Ku)* ; **Digoueet an nos** : La nuit est tombée *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Nav eur deus an nos** : Neuf heures du soir / Vingt-et-une heures *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé chez elle la nuit *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An nos a-raog** : La veille au soir ; **Kleet na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie ululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Evid (an) nos** : Cette nuit *(Plouïe, Ku)*
loc. **Cherr-nos / Rous-nos** : Tombée de la nuit / Crépuscule ; **Cherret é an noñs** : La nuit est tombée *(Plouïe, Ku)* ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma 'keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**NORMAL** ['nɔrməl] [nɔrmal] : [***normal*** 1992] adj. ; Normal(e)
**Ah ! Med ahe n'é ket normal !** : Ah ! Mais là ce n'est pas normal ! *(Poullaouen, Ku)*

**NUL** : [***nul*** 1893] adj. ; Nul(le)
**Gwraet meus ur labour nul fenos** : J'ai fait un travail nul aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*

**O** : [vx. br. ***ou*** ; ***o*** 1519] pronom 3ème pers. pl. ; Leur(s)
**O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes, Ku)* ; **Un devezh oant partïet o-dow** : Un jour ils sont partis tous les deux *(Berrien, Ku)*

**OAD** : [vx. br. ***oat, oit*** ; ***oat*** 1499] n.m. ; Âge
**Pe oad é bremañ ?** : Quel âge a-t-il maintenant ? *(Plouïe, Ku) ;* **Hezh zo memes oad genin** : Il a le même âge que moi *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg, Ku)* ; **Dond war an oad** : Avancer en âge / Devenir vieux *(Plouïe, Ku)* ; **Pe oad é ? Tost da zow-ugent** : Quel âge a-t-il ? Proche de la quarantaine *(Plouïe, Ku)* ; **Memes oad ganen-me a-peu-prè** : À peu près du même âge que moi *(Plouïe, Ku)*

**OALED** : [***oelet*** 1426] n.m. ; Âtre
**Ba korn an oaled** : Au coin de l'âtre *(Ku)* ; **Ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled** : Le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre *(Plouïe, Ku)*

**OBER / GOBER** ['ɔːbɛr] ['ɔːr] : [vx. br. ***oper*** ; ***ober*** 1499] vb. ; Faire / Pratiquer / Confectionner
**Ba blassou vé gwraet tammou papred** : Ça se pratique toujours par endroit *(Plouïe, Ku)* ; **Ober lein** : Faire le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Oc'h ober petra 'maout ?!** : Mais qu'est-ce que tu fais ?! *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas amprevan, papred oc'h ober droug !** : Espèce de vaurien, toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ober ur bordead** : Prendre une bordée *(Plouïe, Ku)* ; **Ober ur bugul dehi** : Lui faire un enfant *(Plouïe, Ku)* ; **Ober ton dehoñ** : Chercher à l'amadouer / Faire le lèche-cul / Donner de l'amour à un enfant ou à une femme *(Plouïe, Ku)* ; **Ma ra 'veld a larin-me dehoñ 'ho eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da hober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe, Ku)* ; **Yann na ket gwraet 'med ur stag war e vann'h** : Yann n'avait fait que tremper le bout des lèvres *(Skrigneg, Ku)* ; **Hemañ na gwraet un alc'hwe** : Il avait confectionné une clef *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Hezh a ra tan dehi** : Il fonce *(Plouïe, Ku)* ; **Un den a vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouïe, Ku)* ; **Oa ket kistïon dehi d'ober betissou ga'r re all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwraet a-walc'h mie ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une façon pour vous rapporter de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Amañ oa un 'h ober se 'e hag a ree ar re vrawañ** : Ici il y en avait un qui faisait ça et qui faisait les plus beaux *(Skrigneg, Ku)* ; **Damaig vo gwelet petra ho gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me a rey ar gomissïon !** : Je ferai

la commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **D'ober petra ?** : Pour quoi faire ? / Ça sert à quoi ; **D'ober petra é ar re-he ?** : Et ceux-là, à quoi serviront-ils ? *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ober an dro da ub.** : Tourner autour de qqn ; **Pell zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien, Ku)*
loc. **Ober an amourousted** : Avoir des relations amoureuses ; **Plij a ra dehi ober an amourousted** : Elle aime avoir des relations amoureuses *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober ar lêsenn da ub.** : Dicter la conduite à qqn ; **C'hwi teufe d'ober ar lêsenn dempni ?!** : Vous, vous viendriez nous dicter notre conduite ?! *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ober da ub da zibiñ** : Faire à manger à qqn ; **Bremañ a rafeh dehoñ da zibiñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger *(Berrien, Ku)*
loc. **Ober d'e dro** : Faire à son tour ; **Pegur oa oc'h o'r d'e dro dehoñ** : Puisqu'il faisait à son tour *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober divalo da ub** : Mal agir envers qqn ; **Gwraet meus divalo dehoñ** : J'ai mal agi envers lui *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Ober e Jakes Kroc'henn** : Faire son intéressant ; **Hezh a ra e Jakes Kroc'henn** : Il fait son intéressant *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober gwall** : Commettre un délit ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ober kwig** : Faire couic ; **Ur c'harr éh ober « kwig-kwig-kwig »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ober laezh** : Produire du lait ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)* ; **Laezh vije ket gwraet 'vel vé gwraet bremañ** : On faisait le lait comme on le fait maintenant *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober mad** : Bien faire ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober parti deus** : Faire partie de ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober + *nom* deus ub** : S'appeler ; **Amañ oa un' hag a vise gwraet Yves deus ountoñ** : Il y en avait un ici qui s'appelait Yves *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Hezh vie gwraet hent-kozh Sant-Herbod deus outoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Sant-Herbod)* ; **Lod lar rê Gever deus ountoñ, lod-all rê Gewr, lod-all rê Geur, dre ene vie gwraet mignoc'h Gewr** ; Certains l'appelaient Gever, certains autres l'appelaient Gewr, certains autres l'appelaient Geur, par là-bas on l'appelait plus Gewr *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da berag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » (cf. **TREW-LANN**) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober toud** : Tout faire ; **Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Ober traou** : Agir ; **Adrame nise gwraet traou disheñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit différemment des autres *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober trous da + ub.** : Sermonner qqn / Engueuler qqn ; **Trous vise gwraet dehi** : On la sermonnait *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober un droiad da ub.** : Tirer un coup avec qqn ; **Gwraet un droiad dehi** : Il a tiré un coup avec elle *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober un eur dihan** : Prendre une heure de repos ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur dihan** : Quand on avait déjeuné on prenait une heure de pause *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober un tamm lamour da ub.** : Faire un peu la cour à qqn *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober ur sañsemañ** : Faire une insémination / Inséminer ; **Gwraet neus ur sañsemañ dehi** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus, il l'a inséminée *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober van** : Faire cas ; **Arabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Ober war-dro** : S'occuper de ; **Pêet é 'vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pell a ra** : Ça fait long ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat, Ku)*

**OC'H** ['oːh] : [***ozech*** 1499 ; ***ozac'h*** 1659] n.m. ; Chef de famille / Patriarche
**Un oc'h bras deus ar barres-mañ** : Un grand chef de famille de cette commune *(An Uhelgoat, Ku)*

**ODE / ODO** : [vx. br. ***adui*** ; ***ode*** XVIe] n.m. (pl. **odejo**) ; Brèche / Entrée de champ

**OFERENN / AFERENN** : [***offerenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Messe
loc. **An oferenn-bred** : La grand messe ; **'Benn arc'hoazh 'ma an oferenn-bred** : Demain c'est la grand messe *(Sant-Herbod, Ku)*

**OFERENNIÑ / AFERENNIÑ** : vb. ; Officier
**Pé vise éh aferenniñ a ive e win** : Il buvait son vin lorsqu'il officiait *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**OKUPIÑ** : [***ocupi*** 1659] vb. ;  Occuper
loc. **'N-om okupiñ deus** : S'occuper de ; **Ar saout vije ket da 'n-om okupiñ deus oute kalz** : On n'avait pas beaucoup à s'occuper des vaches *(Skrigneg, Ku)*

**OLGE(U)N** : n. ; Marais / Fondrière
**Hezh zo un olgeun** : C'est un marais *(Plouïe, Ku)*

**ONEST** : [***onest*** 1499] adj. ; Honnête
**Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Sant-Herbod, Ku)*

**ORZ** [ɔrz] : [vx. br. ***ord*** ; ***orz*** 1499] n.f. ; Masse
**Daw dehe labour ga'r memes orz** : Il leur faut travailler avec la même masse *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Benn nie echou ga'n orz chete anehi** : Quand il avait terminé d'utiliser la masse il la jetait *(Sant-Herbod, Ku)*

**OSPITAL** [ɔs'pitəl] : [***ospital*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **-iou**) ; Hôpital
**Hemañ vé 'hond d'an ospital** : Il va (de temps en temps) à l'hôpital *(Berrien, Ku)* ; **Mïoc'h vé barzh an ospital** : Il est plus (souvent) à l'hôpital *(Berrien, Ku)*

**OSTALIRI / OSTALERI / OSTALIDI** : [***osteleri*** 1499] n.f. (pl. **- ïou**) ; Auberge / Bar
**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'n ostalidi** : Au bar *(Plouïe, Ku)*

**OTO** ['ɔto] : [***oto*** 1975] n.f. (pl. **-iou** [ɔ'toju]) ; Automobile / Voiture
**Med oa kime un oto, un 2CV** : Mais il n'y avait qu'une voiture, une 2CV *(Plouïe, Ku)*

**ÔTRO(U)** : [vx br ***altro(u)*** ; ***autrou*** 1499] n.m. ; Monsieur (maire, instituteur, prêtre, recteur, médecin, ou personne importante surtout)
**An ôtro(u)-mêr** : Monsieur le maire ; **Peus ket gùelet an ôtro (é) hond maes ?** : Tu n'as pas vu le monsieur qui sortait ? *(Leuhan, Ku)* ; **An ôtro(u)-person** : Le recteur *(Ku)* ; **Tri ôtrou oa (o) chikanad** : Trois messieurs cherchaient les ennuis *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Un ôtrou bras** : Un grand monsieur *(An Uhelgoat, Ku)*

**OUVRÏER** : n.m. (pl. **-ien**) ; Ouvrier
**Da ve heñvel deus an ouvrïerien** : Pour ressembler aux ouvriers *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ oa un ouvrïer mad a-walc'h** : C'était un assez bon ouvrier *(Sant-Herbod, Ku)*

**(OU)ZHPENN / (A)ZHPENN / (I)ZHPENN** : [***ouz pen*** 1632] adj. ; En plus / Outre
**Un tamm bi'n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe, Ku)* ; **Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pied !!! *(Plouïe, Ku)* ; **Ur mab meus, meus ket 'zhpenn** : Je n'ai qu'un fils *(Plouïe, Ku)*

**OWEN** ['ɔwən] : [***oun*** 1557] n.m. (pl. **-ou**) ; Peur / Crainte
**Med owen mise da ve tapet ga'r boched ba'r gêr** : Mais j'avais peur d'être pris par les boches à la maison *(Plouïe, Ku)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus

quelconque *(Plouïe, Ku)* ; **Owen neus** : Il a peur *(Plouïe, Ku)*
loc. **(da / gad) Owen da + vb.** : De peur de ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe, Ku)* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*

**OWR / AOUR** ['ɔwər] : [***our*** 1499] n.m. ; Or
**Me meus owr hag arc'hant forz pegemed** : J'ai de l'or et de l'argent en très grande quantité *(Berrien, Ku)*

**OY !** : interj. ; Oh là là !
**Oy mamm-gozh !** : Oh là là grand-mère *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Oy biskoazh !** : Oh là là, (j'ai) jamais (vu ça) ! *(Plouïe, Ku)* ; **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he, ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe, Ku)*

**PA(N) / PÉ(N)** [pa(n)] [pe(n)] : [vx. br. ***pan*** ; ***pa*** XVIe] conj. ; Quand / Lorsque
**Pé teu an abard'he** : Quand la soirée débute *(Plouïe, Ku)* ; **Ha pan oa 'n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Pé vé deut** : Au bout de : **Pé vé deut pe'r pemp bugal'** : Au bout de quatre cinq enfants *(Plouïe, Ku)*

**PA(D)** [pa(d)] : [***pad*** 1732] prép. ; Pendant / Durant (cf. **e-pad**)
loc. **Glô kreiste / Glô pa'n de** : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pad pell** : Pendant longtemps ; **An dra-he meus ket bet gwelet pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe, Ku)*

**PAD** ['pa:d] : [***padout*** 1732] vb. ; Durer
**Pegeid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe, Ku)*

**PÀERON** ['pɛ:rõn] : [***pazron*** 1499 ; ***paëron*** 1659] n.m. ; Parrain / **PÀERONES** ['pɛrõ:nəs] : n.f. ; Marraine
**Ka'et meus ur bàerones, a lare, med ne gavan pàeron e-bed** : J'ai trouvé une marraine, disait-elle, me je ne trouve pas de parrain *(Berrien, Ku)* ; **Me 'h ay da glask un den just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Pegur 'maon é klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à le recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Me 'h æy da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien, Ku)* ; **Meus ket eomm deuc'hwi da bàeron da'm vaotr** : Vous comme parrain pour mon garçon : non merci *(Berrien, Ku)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien, Ku)* ; **Te 'ho pàeron da'm vaotr** : Tu seras le parrain de mon garçon *(Berrien, Ku)*

**PAKAD** : [***pacquat*** 1633] n.m. ; Paquet
**Ur pakad labour** : Un paquet de boulot *(Plouïe, Ku)* ; **Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard- mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen, Ku)*

**PAKADENN** [pa'ka:dən] : [***pakadenn*** 1927] n.f. ; Liasse / Collis
**Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître une liasse de billets *(An Uhelgoat, Ku)*

**PAK(AÑ)** : [***pacquaff*** 1632] vb. ; Attraper / Emballer / Capturer / Embarquer
**Paket oan ganto ur wech é tond d'ar gêr eus ar frikou** : Une fois ils m'ont embarqué en revenant chez moi du banquet *(Ar Fouillez, Ku)*

**PAL** [pa:l] : [***pal*** 1499] n.f. (pl. **-iou / pili**) ; Pelle / Bêche
loc. **Pal-beg** : Bêche *(Brennilis, Ku)*
loc. **Pal torriñ douar** : Bêche *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**PALAS(TR)** : [***palastr*** 1499] adj. & n.m. ; Fat / Crâneur (-se) / Emplâtre, (autrefois une pâtée chaude de son mise dans un linge que l'on appliquait sur le torse de qqn qui avait une toux)
**Pebezh palas é an dén-se !** : Qu'est-ce qu'il est fat cet homme-là ! *(Plouïe, Ku)* ; **Soñj meus pé oamp é labourad ur wech mannaket, é tespugn patates, oa deut un den da sell deus outomp, e zoworn ba'n e hodellou, heb lared komz e-bed, hag un' deus outom a houlle : « oc'h ober petra 'ma ar plalas-mañ ahe ?! »** : Je me rappelle que nous étions en train de travailler, à ramasser les patates, quand un homme vint nous regarder, les mains dans les poches, sans décrocher un mot, et un de nous de demander : « Mais qu'est-ce qu'il fout là celui-là ?! » *(Plouïe, Ku)* ; **Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe, Ku)*

**PALLEN** : [***pallenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Couverture / Couette
**Un tamm pallen laket war an daol 'benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe, Ku)*

**PANER** : [***paner*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; Panier
**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*

**PANEVER(D)** [pãne'vɛr(d)] : [***paneve*** 1992] prép. ; Sans quoi / Sinon / N'était-ce
**Dom a-se n'eus ket voien da vusuliñ panever da se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen, Ku)*

**PAOTR** : [***paotr*** 1632] n.m. (pl. **-ed**) ; Garçon / Gars
**Me 'h ay da glask un den just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Pegur 'maon é klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à le recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Me 'h æy da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien, Ku)* ; **Ur paotr mezhig** : Un garçon timoré, vite intimidé *(Poullaouen, Ku)* ; **Houm' a blije kalz ar baotred dehi** : Elle aime beaucoup les garçons *(Plouïe, Ku)* ; **E baotr neus kemeret ar feurm dahoude** : Par la suite son garçon a pris la ferme *(Plouïe, Ku)* ; **Dow baotr ha diw verc'h** : Deux garçons et deux filles *(Berrien, Ku)* ; **Me ma kleet ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh 'vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe, Ku)* ; **Ur paotr koant** : Un beau garçon *(Plouïe, Ku)* ; **Ar paotr heñw oa mad dalc'hmad, ar plac'h oa fall kwa** : L'homme avait constamment le beau rôle, la femme avait le mauvais quoi *(Plouïe, Ku)*
loc. **Paotr-powr** : (mon/ma) Pauvre ; **Oh ya paotr-powr** : Oh oui ma pauvre *(Plouïe, Ku)* ; **Ah fei (ya) hat paotr powr !** : Ma foi (oui) alors ma pauvre *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Paotr yowank-kozh** (pl. **paotred -**) : Vieux garçon

**PAOTR-BI(HA)N** : n.m. ; Petit-fils **/ PAOTRIG-BI(HA)N** : Tout petit (terme affectueux)
**Set' voa he faotr bi'n assames gati c'hoari kanetenn war ar lor-zi** : Son petit-fils était donc en sa compagnie jouant aux billes sur le sol de la maison *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Ah ma faotrig bi'n** : Ah mon tout petit *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**PAPRED / PEPRED** : [***pepret*** 1499] adj. ; Toujours
**Papred oc'h ober droug !** : Toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe, Ku)* ; **'Vel a vé gwraet bremañ papred** : Comme on fait toujours à l'heure actuelle *(Skrigneg, Ku)* ; **Lar ar richenn papred** : (De ce que) dit la légende toujours *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lar papred !** : Dis toujours ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Forz papred** : À chaque fois / Tout le temps *(Ku)*
loc. **Papred ha papred** : Encore et encore ; **Set' dalc'he an traou papred ha papred** : Voici que ça continuait encore et encore *(Plouïe, Ku)*

**PAR** : [***par*** 1732] adj. ; Fixe / Fixé(e) / Scotché(e) (fig.)

loc. **Chom par war** : Rester scotcher sur : **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe, Ku)*

**PARADOS** : [***baradoes*** XVIe ; ***barados*** 1659] n.f. ; Paradis
**Ganin-me 'ma alc'hwe ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien, Ku)* ; **Blavezh mad a souhetan dec'h, yec'hed ha prosperite, hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie *(Ku)*

**PARDON** : [***pardon*** 1499] n.m. ; Pardon (fête religieuse)
**Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un den dislavanket** : À la journée du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe, Ku)*

**PARDONIÑ** : [***pardouniff*** 1632] vb. ; Pardonner / Gracier / Excuser
**Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe, Ku)* ; **Ar person zo pardonet** : Le recteur est pardonné *(Sant-Herbod, Ku)*

**PARIADENN** [pa'rja:dən] : [***pariadenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou**) ; Pari
**Dom a-se n'eus ket voien da vusuliñ panever da se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen, Ku)*

**PARK** : [***parc*** 1499] n.m. (pl. **- ou** / pl. indéf. **parkeier**) ; Champ
**Ar re-all oa aet d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, mes ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe, Ku)* ; **Be é labourad ba'r parkeier** : Travailler dans les champs *(Plouïe, Ku)* ; **D'an dow-lamp oa aet d'ar park** : D'un bon il était allé au champ *(Plouïe, Ku)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe, Ku)* ; **Ha heus laket ar saout ba'r park-se ?** : Et tu as mis les vaches dans ce champs-là ? *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba'r park-mañ zo stu winizh** : Dans ce champs il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleyben, Ku)* ; **Me meus ur park bras** : J'ai un grand champ *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ur park bras-bras-bras** : Un très très grand champ *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar park kozh é treut ar yeot barzh** : L'herbe est clairsemée dans le vieux champ *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**PARKAD** : [***parkad*** 1878] n.m. (pl. **parkajou**) ; Champ de
**Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien, Ku)*

**PARRES / PARROUS** : [***parres*** 1632] n.f. (pl. **parrechou**) ; Paroisse / Commune (souvent placé avant le nom de la commune, pour la qualifier en tant que telle)
**Ba parres Ar Fouillez zo bet ur sklufad-dour fenos** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe, Ku)* ; **Barzh parres Plouïe e gomañs Menez Are** : Les Monts d'Arrée commencent dans la commune de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Med amañ nin zo stag deus parres Lokmarïa** : Mais nous ici nous sommes frontaliers de la paroisse de Locmaria-Berrien *(Plouïe, Ku)* ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barres-mañ** : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg, Ku)* ; **Ah fidamdoue 'benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka'et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe, Ku)* ; **Un oc'h bras deus ar barres-mañ** : Un grand chef de famille de cette commune *(An Uhelgoat, Ku)*

**PARTI** : [***party*** 1530] n.m. ; Partie
loc. **Ober parti deus** : Faire partie de ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)*

**PARTÏAL / PARTÏO** ; [***partial*** 1911] vb. ; Partir
**Un devezh oant partïet o-dow** : Un jour ils sont partis tous les deux *(Berrien, Ku)*

loc. **Partïal en-dro** : Repartir / Reprendre ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vie partïet mad an tan en-dro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu reprenne... *(Plouïe, Ku)*
loc. **Partïal-kuit** : Partir / Quitter un lieu / (s') Enfuir ; **Dén e-bed na bet gwelet dre belec'h oa bet partïet an dén kuit** : Personne n'avait vu par où l'homme s'était enfui. *(An Uhelgoat, Ku)*

**PARTOUD** : [***par tout*** 1519] adj. ; Partout
**Gwechall amañ, pa oain yaouank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ 'ma an traou é chlejañ partoud** : Ici les choses trainent partout *(Plouïe, Ku)* ; **Med gwel a res ba partoud penaos vie kont** : Mais tu vois partout comment ça se passait *(Plouïe, Ku)* ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ, ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe, Ku)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien, Ku)*

**PASS** : adv. ; Non pas ! / (il ne faut) Pas / Pas du tout
**Oh pass, ar re-se jom 'vel vênt** : Oh pas du tout, ils restent comme ils sont d'habitude *(Plouïe, Ku)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien, Ku)* ; **Pass tre da beked Pont Penity** : Pas tout à fait jusque à Pont Penity *(Plouïe, Ku)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe, Ku)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe, Ku)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anehoñ** : Dans certains endroits on coupait le pain pas bien gros pour l'économiser *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement *(Plouïe, Ku)* ; **Pass toutafed** : Pas tout à fait *(Berrien, Ku)* ; **Oh pass traou ar mo-se !** : Oh pas ça ! *(Sant-Herbod, Ku)*

**PASSEAL** : [***paseal*** 1970] vb. & adv. ; Passer / & Qui dépasse
**Un devezh 'n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **Passeal bar'h an ilis** : Passer dans l'église *(Skrigneg, Ku)* ; **Heñw bassee e dorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Sant-Herbod)* ; **Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent hectares *(Plouïe, Ku)* ; **Ha vie passeet ar reve war an dud yowank tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers les vingt ans *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo un den dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ 'nehoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Losken da basseal** : Laisser passer / Autoriser à passer ; **Set' 'benn ar fin hañw oa losk da basseal oa** : Alors en fin de compte il était autorisé à passer *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**PATATES** : [***patatez*** 1876] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ennou**) : Patates / Pommes de terre
**Braw vo ar patates ar bla-mañ** : Les patates seront belles cette année *(Skrigneg, Ku)* ; **Diboueo ur sac'had patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe, Ku)* ; **Kignañ patates** : Éplucher les patates *(Plouïe, An Uhelgoat, Berrien, Ku)* ; **Peilhañ patates** : Éplucher les patates *(Skrigneg, Ku)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe, Ku)* ; **Krivinet é ar patates** : Les patates sont gratinées *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur ouenn fall a batates** : Une mauvaise espèce de pommes de terre *(Berrien, Ku)*
loc. **Dibiñ patates bi'n ha patates bras** : Être un peu ric-rac / Vivre chichement (mot-à-mot : Manger des petites patates et des grandes) ; **Ga hezh vé debet patates bi'n patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ginou-patates** : Idiot(e) (du village) *(Plouïe, Ku)*

**PATOUILHAD** : [***patouillad*** 1890] vb. ; Patauger / Flapoter (et donc par ext. : se salir (avec), se dégueulasser (avec))
**Patouilhad a ra ga'n dour ha ga'r pri** : Il patauge dans l’eau et la boue *(Plouïe, Ku)*

**PATROÑ** ['patrõ] : [***patron*** 1633] n.m. (pl. **-ed**) ; Patron / Chef
**Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**PE** : [vx. br. ***pe***] conj. ; Ou-bien / Ou
**Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)*

**PEBEZH** : [***pebez*** 1557] adj. excl. ; Quel(le)
**Pebezh palas' é an dén-se !** Qu'est-ce qu'il est fat cet homme-là ! *(Plouïe, Ku)*

**PEBR** : [***pebr*** 1499] n.m. ; Poivre
loc. **Sa'et é ar pebr dehoñ ba'n e vri** : La moutarde lui monte au nez (il s'énerve) *(Plouïe, Ku)*

**PECH** ['peʃ] : [***pech*** 1659] n.m. (pl. **-er / picher** ['piʃər]) ; Piège
loc. **Lak(ad) picher** : Poser des pièges ; **Me lako picher 'benn 'berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe, Ku)*

**PED** : [***peth*** 1499] pronom inter. ; Combien (de personnes, choses etc...) (cf. **Pegement** *Combien d'argent*)
**Ped bugel oaint ?** : Combien d'enfants étaient-ils ? *(Plouïe, Ku)* ; **N'ounn ket ped kwech* zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien, Ku)* (*sandhi **ped + gwech**) ; **Med didoñ ped den zo amañ gi-mañ ?!** : Mais dis-donc il y a combien de personnes ici-même ?! *(Sant-Herbod, Ku)*

**PEDAVAR(E)** [pedə'vaːr(e)] : [***pe da vare*** 1992] pronom interr. ; Quand
**Med houomp toud pedavar' vé** : Mais on sait tous quand ça a lieu *(An Uhelgoat, Ku)*

**PEDER** : [vx. br. ***peder***] nombre f. ; Quatre (cf. **PE(VA)R)**

**PEDIÑ** ['peːdə] : [***pidiff*** 1499] vb. ; Prier
**Na ket lesket pediñ 'nehi** : Elle ne s'était pas fait prier *(Poullaouen, Ku)*

**PEGEID** : [***pe quehid*** 1621] adv. interrog. ; Combien de temps / Quelle distance
**Pegeid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe, Ku)* ; **N'ouzoun ket da begeid a yafe** : Je ne sais pas jusqu'où il irait *(Ar Fouillez, Ku)*

**PEGEMEN(T) / PEGEMED** : [***peguement*** 1499] pronom inter. ; Combien (d'argent) (cf. **Ped**)
**Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg, Ku)* ; **Be zo anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'anglais ici au centre-ville *(Berrien, Ku)* ; **Pegemen peus gwerzhet 'nehe ?** : Combien les as-tu vendus ? *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Forz pegement / Forz pegemed** : En très grande quantité ; **Me meus owr hag arc'hant forz pegemed** : J'ai de l'or et de l'argent en très grande quantité *(Berrien, Ku)*

**PEGUR / PUGUR / PEGWIR** : [***pa zeo gwir*** 1718] conj. ; Puisque / Car / Parce que
**Kontant on kaoud kelou deus outi pegur 'gavon 'nehi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe, Ku)* ; **Pegur 'maon é klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à le recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien, Ku)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave dehoñ 'h ê ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg, Ku)*

**PEHINI / PEHEÑI** : pron. interr. ; Lequel / Laquelle
**Un difer's oa, peheñi ?** : Il y avait une différence, laquelle ? *(Plouïe, Ku)*

**PEILHAÑ** : [***pelyat*** 1499] vb. ; Éplucher
**Peilhañ patates** : Éplucher les patates *(Skrigneg, Ku)*

**PEISAN(T)** : [***paisant*** 1632] n.m. (pl. **peisanted**) ; Paysan
**Me zo ur peisant bihen** : Je suis un petit paysan *(An Uhelgoat, Ku)*

**PEKAD** ['pekət] ['pecad] : [***pekad*** 1992] n.m. (pl. **-ou**) ; Petit peu de / Petit bout de
**Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe, Ku)* ; **Ur pekad dantelezh** : Un petit bout de dentelle *(Poullaouen, Ku)* ; **Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Hemañ neus ket tamm pekad !** : Il n'a rien dans le cigare ! (fig) *(Skrigneg, Ku)*

**PELEC'H** : [***pelech*** 1530] pronom interr. ; Où
**Da belec'h 'h in da guv ?** : Où vais-je me cacher ? *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Dre belec'h mond ?** : Par où aller ? *(An Uhelgoat)* ; **Na ouie ket pelec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe, Ku)* ; **Ha ma filhor pelec'h 'ma ?** : Et mon filleul où est-il ? *(Berrien, Ku)* ; **Deus pelec'h oa hemañ da zond ?** : D'où venait-il ? *(Plouïe, Ku)* ; **Na dac'h a-belec'h teuen, na da belec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez, Ku)* ; **'Ouiemp ket da belec'h oaint aet** : On ne savait pas où ils étaient partis *(Berrien, Ku)* ; **Ha pelec'h lak ar re-he toud ?** : Et où tous les mettre ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ba pelec'h out bet, ma breur ?** : Où es-tu allé, mon frère ? *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ur gomz bennag zo med, n'ouzon ket, aet é n'ounn ket da belec'h é** : Il existe un mot quelconque mais je ne sais pas, je ne le trouve plus *(Plouïe, Ku)*

**PELL** : [vx. br. ***pell***] adj. & adv. ; Loin / longtemps / **PELLOC'H** : adv. ; Plus tard
**Pegur pell a-walc'h oa laret din mond** : Puisque ça fait assez longtemps qu'on me disait d'aller *(Berrien, Ku)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe, Ku)* ; **Hag an amerikaned, pelloc'h, na dastumet un nebeud re all en ene** : Et, plus tard, les américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pad pell** : Pendant longtemps ; **An dra-he meus ket bet gwelet pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pell a ra** : Ça fait long ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Pell zo** : Il y a longtemps ; **Ur bann'h gwin kozh, mad, deus ar sort 'peus ket evet pell zo** : Un verre de bon vieux vin, comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg, Ku)* ; **Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell zo 'hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Pell zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Sant-Herbod, Ku)*

**PEMP** [pɛm-p] : [vx. br. ***pemp***] nombre ; Cinq
**Pemp warn-ugent** : Vingt-cinq *(Ku)*

**PEMP-RIJENN** : n. ; Herbe à cinq coutures (plantain lancéolé)

**PEMZE(K)TE** [pɛm'zɛ(k)te] : [***pemzecdez*** 1623] n.m. ; Quinzaine (de jours)
**Houzh vije a-taw ba'r pemzete dive deus mis-kerzu** : Elle se déroulait toujours la dernière quinzaine du mois de Décembre *(An Uhelgoat, Ku)*

**PENAOS** : [***penaus*** 1499] pronom inter. ; Comment
**Penaos ?** : Comment ? *(An Uhelgoat, Ku)* ; **N'ounn ket da berag na penaos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe, Ku)* ; **N'ouon ket penaos vise gwraet** : Je ne sais pas comment on faisait *(Plouïe, Ku)*
loc. **Foutr-penaos** : Peu-importe comment *(Plouïe, Ku)*

loc. **Penaos 'ma kont (?)** : Comment ça se passe (?) ; **Med gwel a res ba partoud penaos vie kont** : Mais tu vois partout comment ça se passait *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penaos vank an dra-he dit** : Comment tu la veux ; **Beñ an dra-he zepand deus ar lon, penaos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe, Ku)*

**PENN** : [vx. br. ***pen(n)*** ; ***penn*** 1499] n.m. ; Tête
**Un taol-penn** : Un coup de tête *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Cheñch penn d'an ti** : Chercher qqchose et mettre la maison sans dessus-dessous pour la trouver *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond ba e benn** : Se rappeler / Revenir à l'esprit ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he, ha 'houzon papred, med daw é dehoñ dond ba ma benn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo un hano med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom mais ça ne me revient pas pour l'instant *(Plouïe, Ku)*
loc. **Koll e benn gantoñ** : Perdre la tête ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn a-dreñw** : L'arrière de / Le postérieur ; **Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ 'nehoñ, da gargañ 'nehoñ dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Penn an ti / Penn an ti-karr** : Le pignon de la maison / Le pignon de la grange ; **Charrad 'nehe barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais, Ku)*
loc. **Penn-bras** : Grosse tête **/ Ar pennou-bras** : Les dirigeants
loc. **Penn-brell** : Personne fofolle, écervelée
loc. **Penn-c'hweet** : Qqn qui a la grosse tête / Qqn qui a le melon
loc. **Penn da benn** : Jusqu'au bout
loc. **Penn dre brenn** : De bout en bout
loc. **Penn-kaled** : Tête dure / Difficilement influençable *(Ku)*
loc. **Penn-kator(z)** : Qqn qui mélange tout ; **Houmañ zo pennkator** : Elle mélange tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-kentañ** : Début ; **Penn-kentañ ar su'n** : Le début de la semaine *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-klei** : Qqn qui n'obéit pas, n'en fait qu'à sa tête, qui ne comprend rien *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-klok(es)** : (fig.) Tête de pioche / Individu obtus et têtu *(Plouïe, Berrien, Ku)*
loc. **Penn-mul** : Personne peu loquace ; **An heñi 'gaosev ket kalz neuhe vije gwraet ur « penn-mul » deus outoñ, ablame 'blij ket dehoñ kaoseal** : On appelait « penn mul » celui qui parle peu parce qu'il n'aime pas parler *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-pothouarn** : Qqn qui a une grosse tête *(Plouïe, Ku)*
loc. **Penn-skañw** : Personne étourdie
loc. **Penn-yer** [pɛnˈɟeːr] [pɛnˈɟiːr] : Volaille *(Ku)*
loc. **Penn-yo(u)d** : Grosse tête
loc. **Sevel e benn war-horre** : Sortir la tête de l'eau / Sortir des dettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe, Ku)*

**PENNHÊR** : [***penher*** 1705] n.m. (pl. **-ien**) ; Enfant unique (et donc par ext. Héritier) / **PENNHÊRES** : n.f. (pl. **-ed**) : Enfant unique (et donc par ext. Héritière)
**Ba Boneur n'eus nemed pennhêresed ha pennhêrien** : Il n'y a que des enfants uniques sur Botmeur *(Brasparzh, Ku)*

**PENVIDIG / PINVIDIG** : [vx br ***pendemic*** ; ***pinuizic*** 1499 ; ***pinuidic*** 1633] adj. ; Riche
**Powr ha penvidig** : Riches et pauvres *(Berrien, Ku)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe, Ku)* ; **Tud penvidig** : Des riches *(Plouïe, Ku)* ; **Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe, Ku)* ; **Un ti penvidig** : Une riche demeure *(Plouïe, Ku)*

**PÊO / PÊA** : [***paeaff*** 1499] vb. ; Payer
**Hag a'h an da bêo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg, Ku)* ; **Pêet é 'vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe, Ku)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud 'vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**PEP / PEB / BEP / BEB** : [vx. br. ***pop, bob*** ; ***pep*** 1659] adj. ; Chaque
loc. **Beb + *n.*** : Chacun(e) (son / sa) ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dehe d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Beb a / Pep a** : Respectivement ; **Ha bep a vann'h da Yann ha dehoñ** : Et son verre respectivement à Yann et à lui *(Skrigneg, Ku)* ; **Ha bep a gasketenn new' adrame dehe da ve' heñvel deus an ouvrïerien neuhe oa bar'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe, Ku)* ; **Ha ene 'na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe, Ku)*
loc. **Bep tu** : De chaque côté ; **'Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Pep-heñi / Pep-hini / Bep-hañi...** : Chacun(e) ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe, Ku)* ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien, Ku)*

**PÉR** [pe:r] : [sing. ***perenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** ; sing. pl. **-ennou**) ; Poires (cf. **GWE-PÉR**)

**PERAG** : [***perac*** 1499] pronom interr. ; Pourquoi
**Fin, me n'ouzon ket perag** : En tout cas moi je ne sais pas pourquoi *(Berrien, Ku)* ; **Perag 'ta ?!** : Pourquoi donc ?! *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **Da berag** : Pourquoi / Pour quelle raison ; **N'ounn ket da berag na penaos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe, Ku)* ; **Med n'ouzon tamm da berag** : Mais je ne sais du tout pour quelle raison *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da berag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » (cf. **TREW-LANN**) *(Plouïe, Ku)*

**PERSON** : [***person*** 1499] n.m. ; Recteur (de paroisse) / (souv.) **AN ÔTRO(U)-PERSON** : Le recteur
**Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba Bolazeg oa ur person kozh** : Il y avait à Bolazeg un vieux recteur *(Skrigneg, Ku)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le prêtre n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ôtrou-person** : Monsieur le recteur ; **Ah nann 'ha, ôtro-person** : Ah non alors, monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **'Benn arc'hoazh eh in ôtro-person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**PE-SORT / PE-SEURT / PESSA(R)** : [***pe seurt*** 1622] adj. interr. & pron. excl. ; Quel(le) (sorte)
**Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe, Ku)* ; **Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe, Ku)* ; **Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ né ket amzer da sell ba pe-sort tu 'ma an a'el** : (fig.) Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir (mot-à-mot : Il n'a pas le temps de regarder de quel côté est le vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Pe-sort tostadenn !** : Quel radin ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Pessar mod vo sa'et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Pe-sort heñi ?** : Lequel ? / Laquelle ? ; **Bon, pe-sort heñi 'ho ba digentañ 'ho ?** : Bon, lequel commence ? *(Poullaouen, Ku)*

**PETOR(E)** : [***petore*** XVIIIe] adj. interr. & pron. excl. ; Quel(le) (sorte)

**Ha deus petor sekteur** : Et de quel secteur ? *(Berrien, Ku)*

**PET(R)A / PETAR** : [***petra*** 1499] pronom inter. ; Quoi ? / Que ? / Comment ? / (& conj.) Ce (que)
**Petra zo ahe ganoc'h etre ho tivisker ?** : Qu'avez-vous entre vos jambes ? *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Petra vé rôet dehoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on à manger ? *(Plonevez ar Faou)* ; **Petra zo erru er barres-mañ** : Ce qui est arrivé dans cette paroisse *(Skrigneg, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)* ; **Petra laro Yann ?** : Que dira Yann ? *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha petra ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui a pris sa place *(Plouïe, Ku)*
loc. **Adrame da betra ? / 'Blam' (da) betra ?** : Pour quelle raison ? ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da betra vie laret an dra-se** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **D'ober petra ?** : Pour quoi faire ? / Ça sert à quoi ; **D'ober petra é ar re-he ?** : Et ceux-là, à quoi serviront-ils ? *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Petra an diaoul ?!** : (mais) Que diable ?! *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Petra ar hast... ?!** : Putain mais qu'est-ce que... ; **Med petra ar hast zo amañ gi-mañ ?!** : Mais putain mais qu'est ce qui se passe ici ?! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Petra zo kaos (?)** : Ce dont il s'agit / De quoi s'agit-il ? ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos** : Pour que vous compreniez bien ce dont il s'agit *(Skrigneg, Ku)*

**PETRABES / PITRABES** : [***beterabes*** 1992] coll. (sing. **-enn**) ; Betteraves
**Ur betrabesenn** : Une betterave *(Plouïe, Ku)*

**PETRAM(ED)** : [***pe autramant*** 1633] adv. ; Ou-alors / Autrement / Sinon
**Petram é ur lon re hross é** : Ou-alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe, Ku)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vie gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou-alors c'était pour faire du lait *(Plouïe, Ku)*

**PEUC'H** : [***peuch*** 1499] n.m. ; Paix
**Peuc'h, peuc'h, peuc'h !** : Moins de bruit, moins de bruit ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Roiñ peuc'h da ub** : Foutre la paix à qqn ; **Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sin ar peuc'h** : Signer l'acte de paix ; **Deut é da sin ar peuc'h** : Il venu signer la paix *(Plouïe, Ku)*

**PEUKAD** : [***peukañ*** 1927] vb. ; Tousser
**Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe, Ku)*

**PEULTRIN** : [***peltrin*** 1499 ; ***peultrin*** XVIe] n.m. ; Poitrine / Torse
**Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe, Ku)*

**PEURIÑ** : [***peury*** 1732] vb. & n. vb. ; Paître / & Pâture
**'Vie ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe, Ku)* ; **Ene zo peuriñ memes-tra** : Là y a quand-même de la pâture *(Skrigneg, Ku)*

**PE(VA)R** ['pɛ:(va)r] : [vx. br. ***petguar*** ; ***peuar*** 1499] nombre m. / **PEDER** : nombre f. ; Quatre
**Divunet oa tro peder eur** [pe'di:r] **deuh ar mintin** : Il était réveillé aux alentours de quatre-heures du matin *(Berrien, Ku)* ; **Pe'r real** : Quatre réaux (= 1 franc) *(Plouïe, Ku)* ; **Meus kime pevar bugwale** : Je n'ai que quatre enfants *(Plouïe, Ku)*

**P(EV)ARZEG** : [***peuarzec*** 1499] nombre ; Quatorze
**P'arzeg a vugale** : Quatorze enfants *(Berrien, Ku)* ; **Ar bresel kentañ, ar p'arzeg/trivec'h** : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg, Ku)*

**P(EV)ARZEGVED** : [***peuardecuet*** 1499] n.f. ; Quatorzième
**Ar b'arzegved a oa** : C'était le quatorzième *(Berrien, Ku)*

**PEZH** : [***pez*** 1499] n.m. (pl. **pechou**) ; Part / Pièce / (devant un nom) Grand / (devant un verbe) Ce que
**Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Leskel ur pezh bramm** : Lâcher un gros pet ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Med ar pezh oa memestra** : Mais malgré tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pezh zo** : De ce qu'il y a ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg, Ku)* ; **Med pezh oa oa laket toud bar'h un torch nouet** : Mais tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon *(Skrigneg, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da hober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe, Ku)*
loc. **Toud (ar) pezh a** : Tout ce (que, qui / dont) ; **Be' zo re all ha' gred toud ar pezh a gleant** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe, Ku)* ; **Ar person rê toud pezh vise d'ober** : Le recteur faisait tout ce qu'il y avait à faire *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Med heuilh res 'nehoñ ba toud ar pezh a ra ?** : Mais tu le suis dans tout ce qu'il fait *(Berrien, Ku)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce dont on avait besoin *(Berrien, Ku)*
loc. **Trist 'vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ur pezh den bras** : Une très grande personne *(Ku)* ; **Ur pezh den bras oa** : C'était une très grande personne *(An Uhelgoat, Ku)*

**PEZH-KANOL** : n.m. (pl. **pechou-kanol**) ; Canon
**Ha pechiou-kanol an amerikaned da denno war ar boched** : Et les canons des américains de tirer sur les boches *(Plouïe, Ku)*

**PIG** : [***pig*** 1499] n.m. / adv. : Pique / À pique
loc. **Pa sav ar moged pig vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe, Ku)*

**PIGOSS** ['pi:goss] : [***piguosse*** 1744] n.m. ; Pic (outil) / Billot de bois (pour fendre) / & Petit homme râblé

**PIK** : [***pic*** 1499] n.m. ; Pie
loc. **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chante)

**PIKADENN** : [***picqadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Piqûre (naturelle) / Goutte
**Pikadennou glô** : Des gouttes de pluie *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**PIKER-MEIN** : n.m. (pl. **pikerien-mein / pikerien-vein**) ; Tailleur de pierres
**'N-om lakad da ve piker-mein** : Devenir tailleur de pierres *(Sant-Herbod)*

**PIL(AD)** : [***pilat*** 1633] vb. ; Piler / Abattre / Mettre sans dessus-dessous / Faire tomber
**Pil an ti** : Chercher qqchose et mettre la maison sans dessus-dessous pour la trouver *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm bi'n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe, Ku)* ; **Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe, Ku)*

**PILLIG** : [***pillic*** 1499] n.f. ; Billig / Plaque à crêpes
loc. **Koueo deus ar billig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la bilig au feu) *(Plouïe, Ku)*

**PIL-PAOTR** : [***pilpaotr*** 1992] n.m. ; Garçon manqué

**PIMOC'H** : n.m. ; Cochon

**Hezh zo pizh-pimoc'h !** : C'est un radin *(Plouïe, Ku)* ; **Ar pimoc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien, Ku)*

**PIMOC'HER** : n.m. (pl. **-ien**) ; Qqn qui cochonne le travail (cf. **DISKRAPER-TRAOU / MESKER-LABOUR / TALAFASSER**)
**Ur pimoc'her, henn' ree ket labour fin gwech e-bed, oa kime é tiskrapad traou : un diskraper-traou** : C'est un cochon, il ne faisait jamais de travail soigné, il ne faisait que brasser de l'air : un brasseur d'air *(Plouïe, Ku)*

**PIOCH** ['pjɔʃ] : [***pioche*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Smille
**Daw dehe labour ga'r memes pioch** : Il leur faut travailler avec la même smille *(Sant-Herbod, Ku)*

**PISMIGA(D)** [pis'miga(t)] : [***pismigat*** 1732] vb. ; Pinailler / Manger du bout des dents / Travailler sans rendement

**PISMIGER** [pis'migər] [pis'micɛr] : [***pismiguer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [pismi'kɛrjən]) ; Pinailleur / Personne difficile

**PITOUÈR** [pitu'ɛr] [pi'tuwər] : [***pitaouer*** 1992] n.m. (pl. **-ien**) ; Coureur de jupons / & adj. Vicieux (regard) (cf. **LANGATI, JIGOVI**)
**Hezh zo pitouèr** : C'est un coureur de jupons *(Plouïe, Ku)* ; **Un dowlagad pitouèr** : Un regard vicieux *(Plouïe, Ku)*

**PIW** [(')piw] : [vx. br. ***piu***] pronom interrog. ; Qui
**Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien, Ku)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**PIZH** ['pĩ:z] : [***piz*** 1519] adj. ; Économe / Près de ses sous
**An hini na fouete ket e arc'hant vise laret deus ountoñ : « hezh zo un den pizh »** : De celui qui ne gaspillait pas son argent on disait : « c'est un économe » *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo pizh-pimoc'h !** : C'est un radin *(Plouïe, Ku)*

**PLAC'H** : [***plach*** 1632] n.m. ; Fille / Femme
**Sorc'hennet on ga'r plac'h-se** : Je suis obsédé par cette fille-là *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h ha nise kalz bugale** : Une femme qui avait beaucoup d'enfant (en général) *(Plouïe, Ku)* ; **Ar plac'h-se neus ur vrud vad** : Cette femme-là a une bonne réputation *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Koloreg** : Il vie avec une fille de Colorec *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe, Ku)* ; **An heñi nie laket ar plac'h dougeres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe, Ku)* ; **Deus ur plac'h ha' vise frekantiñ ur gwas ha teue un' all da daped 'nehi vise laret : flusket neus-hemañ 'nehi dehoñ** : D'une femme qui fréquentait un homme et un autre venait lui la prendre on disait : Il lui a ravie sous le nez *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h agreap** : Une belle femme *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h a fesson vad** : Une femme vraiment super *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h amïabl** : Une femme affectueuse *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h dihastet** : Une femme tombée enceinte involontairement *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h douss** : Une femme douce *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h fliw-flaw** : Une femme qui parle a tort et à travers n'importe quand, sans gêne *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h-menaj** : Une femme d'intérieur *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur plac'h terrupl** : Une femme plantureuse *(Ku)* ; **Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h tre** : Une femme parfaite *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un droc'hadenn a blac'h** : Une femme grande (et belle) *(Berrien, Ku)* ; **Ale plac'h, bremañ 'h an da wel endro neuhe !** : Allez femme, maintenant je retourne donc voir ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ur plac'h gwerc'h** : Une femme vierge *(Plouïe, Ku)* ; **Ar paotr heñw oa mad dalc'hmad, ar plac'h oa**

**fall kwa** : L'homme avait constamment le beau rôle, la femme avait le mauvais quoi *(Plouïe, Ku)* ; **Toud an traou vall oa ga'r plac'h** : La femme avait tous les défauts *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo ur plac'h yén** : C'est une femme frigide *(Plouïe, Ku)*

**PLAD** [plaːt] : [***plat*** 1499] n.m. (pl. **plajou** [plaːʒu]) ; Plat
**Ar person lake bleud ba'r plad** : Le recteur mit la farine dans le plat *(Poullaouen, Ku)* ; **Karget oa ar plad** : Le plat était rempli *(Poullaouen, Ku)*

**PLADAD** ['pladət] : [***pladad*** 1732] n.m. ; Platée / Assiettée
**Taolañ toud ar pladad-bleud da vale** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen, Ku)*

**PLANT** [plãnt] : [***plant*** 1499] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ou**) ; Plantes / Plants
**Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe, Ku)*

**PLANTAÑ** ['plãntə] : [***plantaff*** 1499] vb. ; Planter / & fig. Flanquer
**Plantañ goulou roussin dehoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Plantañ un tourné da ub.** : Flanquer une tournée à qqn ; **Me zo hond da blantañ un tourné doc'h !**

**PLAPAÑ** : [***plapañ*** 1992] vb. ; Bâfrer / Papoter / (se) Goinfrer
**Plapañ boued** : Manger bruyamment *(Plouïe, Ku)*

**PLASS** : [***placc*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Place / Endroit / Emplacement
**Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Bremañ ma zo ur plass ar mo-se zo hanter-kant beuc'h-laezh** : S'il y a maintenant un endroit comme ça il y a cinquante vaches laitière *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ba e blass** : À sa place ; **Ba he flass dindan ar bufed** : À sa place sous le buffet *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ba blassou / Ba plassou** : Par endroit ; **Ba blassou vie gwerzhet amann** : Par endroit on vendait du beurre *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou an dra-he zepande** : Par endroit ça dépendait *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vé gwraet tammou c'hoazh** : On le fait encore par endroit *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vé laret d'*un fil* ur « sifelenn »** : Par endroits on nomme un fil une « sifelenn » *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ba blassou all / Ba plassou all** : Ailleurs / Dans d'autres endroits ; **Ba blassou all e vije a-peu-prè ar gont med nebeud kwa** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu quoi *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ba serten plassou** : Dans certains endroits ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwall dew drame d'espern anehoñ** : Dans certains endroits on coupait le pain pas bien gros pour l'économiser *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond ba plass ub.** : Prendre la place de qqn ; **Ha petra ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui a pris sa place *(Plouïe, Ku)*
loc. **(e / ba) Plass ub** : À la place de qqn ; **Hag Yves ba'r c'hreis plass ar person** : Et Yves au centre à la place du recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**PLASSENN** : [***placenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Place (en ville, au bourg)
**Riñset ar blassenn** : La place est vidée *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Ha vije tud é kanañ, hag é tañsal, ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Aet oa hezh ar mo-se tre da beked lein ar blassenn** : Il était allé comme ça jusque le haut de la place *(An Uhelgoat, Ku)*

**PLEGAÑ** ['pleːgə] : [***plegaff*** 1499] vb. ; Plier / Se pencher (en avant)
**Ha pleget, troñset lostenn hi hiñvis** : Et penchée, sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen, Ku)*

loc. **Plegañ e zowlagad** : Baisser les yeux ; **Pa'h ê dowlagad sellou hezh war'nehoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans sa direction il devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**PLIJ(ED)** : [***pligaff*** 1499] vb. ; Plaire / Aimer
**Plij a ra dehoñ kemer faot ba'r re all** : Il aime bien critiquer les autres *(Plouïe, Ku)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit, hag ar re a blijent ket a vé lesket da vale** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent, et tu laisses courir ceux qui ne te plaisent pas *(Berrien, Ku)* ; **Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h blij ar labour park dehoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h blij an nebeud dehañ 'vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe, Ku)* ; **Be zo lod ha blij ket dehe labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe, Ku)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien, Ku)* ; **Houm' a blije kalz ar baotred dehi** : Elle aime beaucoup les garçons *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h a blije ar c'heseg dehoñ 'vid ar saout** : Il préférait les chevaux aux vaches *(Skrigneg, Ku)* ; **'Blije ket ma mamm dehi** : Ma mère ne lui plaisait pas *(Plouïe, Ku)* ; **Ahe blij dehe be** : Ils aiment être là *(Plouïe, Ku)*

**PLIJADUR** : [***pligadur*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; Plaisir
**Ga hezh é ur blijadur be (é) labourad** : C'est un plaisir de travailler avec lui *(Plouïe, Ku)*

**PLOUS** : [***plousenn*** 1499] n.m. ; Paille
**Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe, Ku)*

**PLUÑVIÑ** : [***pluñviñ*** 1992] vb. ; Plumer / Déplumer / Baiser (vulg.) (cf. **KOKAÑ, KWEKAÑ**...)
**E soñj zo pluñviñ houzh** : Il a dans l'idée se la faire / Il a dans l'idée de tirer son coup *(Plouïe, Ku)* ; **Pluñvet neus ar c'hog ar yar** : Le coq est monté sur la poule *(Plouïe, Ku)* ; **Oh sur a-walc'h neus pluñvet 'nehi** : Oh il l'a sûrement baisée *(Plouïe, Ku)*

**PLURIEL** : n.m. ; Pluriel
**Ar pluriel deuh outi é : Toukennou** : Son pluriel est : « Toukennou » *(Plouïe, Ku)*

**POAGNER** : [***poanier*** 1944] n.m. (pl. **-ien**) ; Personne rude à la tache
**Hezh zo ur poagner, un antirin** : Il est rude à la tache, courageux

**POAGNUS** : [***poanyus*** 1530] adj. ; Rude
**Un devezh poagnus** : Une rude journée *(Ku)*

**POAH-GOULOW** : n.m. ; Personne qui a l'habitude de rester trop tard chez les gens, jusqu'à les déranger (mot-à-mot : Un cuiseur d'ampoules) *(Rostrenn, Ku)*

**POAN** : [***poan*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; Peine / Mal (de)
**Ur boutou bihan oa ganen hag a ree poan da'm zreid** : J'avais de petites chaussures qui me faisaient mal au pieds *(Berrien, Ku)*
loc. **Talveo ar boan** : Valoir la peine ; **Dal k(et) ar boan din** : Ça ne vaut plus la pleine pour moi *(Sant-Herbod, Ku)*

**POAZH** [pwa:z] : [vx br ***poeth*** ; ***poaz*** 1499] adj. ; Cuit(e)
loc. **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe, Ku)*

**POD** : [***pot*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) : Pot
loc. **Golo-pod** : Cocu (homme) ; **Hezh zo ur golo-pod** : C'est un cocu *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pod-ribot** : Baratte ; **Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat, Ku)*

**PO(D)-FER** : n.m. ; Marmite
loc. **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe, Ku)*

**POENT** : [***poent*** 1499] adj. ; (il est) Temps / **POENT** : n.m. (pl. **poeñchou**) ; Moment précis
**Pa oa deut ar poent** : Quand le moment fut venu *(Skrigneg, Ku)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas beaucoup de vaches laitières non-plus *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Erru é poent din / Poent é din** : Il est temps pour moi ; **Ha oan choñj penaos oa erru poent din mond da gowess** : Et je pensais qu'il était temps que j'aille me confesser *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Erru é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Poent é din lak himañ ba'r forn** : Il est temps que je le mette dans le four *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Poent é dit mond ba da sikluten** : Il est temps que tu ailles dans ton pieu *(Plouïe, Ku)*

**POLITIK** : [***politik*** 1992] n.m. & adj. ; Politique
**Ba'r politik vé gwraet ar mod-se sur 'ha** : Ça se passe comme ça en politique pour sûr *(Plouïe, Ku)*

**PONT** : [vx. br. ***pont***] n.m. (pl. **poñchou**) ; Pont (cf n.l. : ***Pont-Penity***)

**PORT-MONE** : n.m. ; Porte-monnaie
**Un tamm mone vie ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe, Ku)*

**PORZH** : [vx. br. ***porth*** ; ***porz*** 1426] n.m. (pl. **-iou**) : Port / Cour
**Ba porzh ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe, Ku)*

**POSSUBL** : [***possibl*** 1499] adj. ; Possible
**Oh n'é ket possubl !** : Oh ce n'est pas possible ! *(Skrigneg, Ku)*

**POST** [pɔst] : [***post*** 1499] n.m. (pl. **pest(e)r** [pɛstər] [pɛstr]) ; Poteau (de la barrière)

**POTOK** [pɔ'tɔk] : n. ; Velours crème uni (employé pour faire les pantalons du costume de Berrien)

**POUER** : [vx. br. ***poir*** ; ***poüer*** 1716] adj. ; Lourd et humide (temps) / Lourd (prop. et fig.) / Mou (fig.)
**Pouer é an amzer** : Le temps est lourd *(Berrien, Ku)* ; **An heñi a vise douss ha trankil, ha amzer dehoñ, pass buan ma keres, vie gwraet « un den pouer » deus outoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe, Ku)*

**POUES** : [vx. br. ***pois*** ; ***poes*** 1499] n.m. ; Poid
loc. **War-boues** : Par / Au sujet de ; **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) *(Plouïe, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)*

**POULL** : [vx. br. ***pul*** ; ***poul*** 1413] n.m. (pl. **-ou**) ; Retenue d'eau
loc. **Lampañ ba'r poull** : Tomber enceinte involontairement ; **Lampet neus ba'r poull (ha teuy ket maes)** : Elle est tombée enceinte involontairement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Poull-glow** : Aire du charbonnier ; **Gwechall, ba koat an Uhelgoat, vise kalz poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouïe, Ku)*
loc. **Poull-strap** : Retenue d’eau sale où boivent parfois les (vaches...) *(Plouïe, Ku)*

**POULTRAÑ** : [***poultraff*** 1499] vb. ; Empoussiérer

**Poultret ar voutailh** : La bouteille recouverte de poussière *(Skrigneg, Ku)*

**POULTRENN** : [***poultren*** 1871] n.f. ; Poussière
**Glô da stagañ ar boultrenn** : Petite pluie fine qui n'hydrate pas le sol *(Plouïe, Ku)*
loc. **Poultrenn mis-mae / Gwazheg mis-eost** : Temps trop sec en Mai / Temps pluvieux en Août (mot à mot : Poussière du mois de Mai / Marécage du mois d'Août) *(An Uhelgoat, Ku)*

**POUNNER** : [***ponher*** 1499] adj. ; Lourd(e)
**Houmañ na nerzh 'vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Glô-pounner** : Grosse pluie *(Ku)*

**POUR** : [***pourr*** 1499] coll. ; Poireaux
**Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen, Ku)*

**POURMEN** : [***pourmen*** XVIe] vb. ; Se promener
**An devezh-all oan waet da bourmen** : L'autre jour j'étais parti me promener *(Leuhan, Ku)*

**POWR / PAOUR** : [***paur*** 1499] adj. ; Pauvre
**Powr ha penvidig** : Riches et pauvres *(Berrien, Ku)* ; **Ah merc'h powr** : Ah ma pauvre fille *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr 'veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Paotr-powr** : (mon/ma) Pauvre ; **Oh ya paotr-powr** : Oh oui ma pauvre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Powr-kozh** : Mendiant *(Skrigneg, Ku)*

**POWR-KAEZH / PAOUR-KAEZH** : n.m. ; Pauvre
**Hag ar powr-kaezh mamm-gozh** : Et la pauvre grand-mère *(Plouïe, Ku)* ; **Powr-kaezh den** : Pauvre gars *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag ar powr-kaezh beleg kozh** : Et le pauvre vieux prêtre *(Skrigneg, Ku)*

**PRAD** [pra:t] : [***prat*** 1420] n.m. (pl. **prajou** ['pra:ʒu], pl. indéf. **prajeier** [pra'ʒejər]) ; Pré
**(G)wachiñ ar prajou vise gwraet evid dour(iñ) anehe pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des rigoles dans les prés pour les irriguer puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe, Ku)* ; **Vie losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe, Ku)* ; **Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vie gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petit ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe, Ku)* ; **Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg, Ku)* ; **Dourenn ar prad vise gwraet e-tro fin mis-kerzu hag ba komañsamant mis-kenver, drame da gaoud yeot da droc'hiñ pé vise mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwevrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe, Ku)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe, Ku)* ; **Re wag é ar prad** : Le pré est trop marécageux *(Berrien, Ku)* ; **Prajeier gwag** : Des prés marécageux *(Plouïe, Ku)*

**PRADAD / PRAJAD** ['pra:dad] ['pra:ʒad] : [***pradad*** 1904] n.m. ; Pré (de) / Contenu d'un pré

**PRENAÑ / PRENO** ['pre:na] : [***prenaff*** 1499] vb. ; Acheter
**Ha ene na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ 'maon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Na bren ket (a) demz da lakad d'i zouar** : Il n'achète pas d'engrais pour mettre sur sa terre *(Skrigneg, Ku)* ; **A-wechou pé vije tud hond da breno ur lon-keseg** : Des fois lorsque des gens allaient acheter un cheval *(Skrigneg, Ku)* ; **N'ês ket da brenañ !** : N'achète pas ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Ka'et meus bleud da brenañ** : J'ai trouvé de la farine à acheter *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Petra peus prenet ?** : Qu'as-tu acheté ? *(Berrien, Ku)*

loc. **Hezh zo aes da brenañ** : Il est facilement influençable *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mad da brenañ** : Bon(ne) à acheter ; **Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat, Ku)*

**PRENEST(R)** : [***penestr*** XVIe] n.m. (pl. **-ou**) : Fenêtre
**Un ti ga prenest(r)ou bihan war e horre** : Une maison possédant de petites fenêtres *(Leuhan, Ku)*
loc. **Toull-prenestr** : Bord de fenêtre ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-prenestr un' mennañket, pe toull an nor un' bennañket** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes *(Skrigneg, Ku)*

**PRENNAÑ** ['prɛna] : [***prennaff*** 1499] vb. ; Fermer (à clef)

**PREPARIÑ** : vb. ; [***prepari*** 1659] Préparer
**Ar vamm-gozh voa é prepariñ lein** : La grand-mère préparait le déjeuner *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg, Ku)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg, Ku)*

**PRESBITAL / PROSPITAL** : [***presbiter*** 1464 ; ***presbytal*** 1732] n.m. (pl. **-iou**) ; Presbytère
**Ha oa 'n-om ga'et dirag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg, Ku)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Sant-Herbod, Ku)*

**PRÉSS** : [***pres*** 1633] n.m. ; Empressement / Pressé(e) / Urgence
loc. **Be mil bréss war ub.** : Être impatient ; **Mil bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Impatient de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be préss war ub.** : Être pressé ; **Me zo préss war'ha'on** : Je suis pressé *(Berrien, Ku)* ; **Te zo préss war'han't** : Tu es pressé *(Berrien, Ku)* ; **Ma zo kement-se a bréss...** : S'il y a tant que ça d'empressement... *(Berrien, Ku)* ; **Préss warnehi tenn he dilhad** : Pressée de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dre bréss** : Avec empressement ; **Gwraet meus an dra-he dre bréss** : J'ai fait ça vite-vite *(Plouïe, Ku)*
loc. **War an dra-he n'eus ket kalz a bréss** : Pour ça il n'y a pas d'urgence *(An Uhelgoat, Ku)*

**PREST** : [***prest*** 1499] adj. ; Prêt(e) / Sur le point
**N'out ket prest c'hoazh ?!** : Tu n'es pas encore prêt(e) ? *(Plouïe, Ku)* ; **Prest an noñs da zond dress** : La nuit est juste sur le point de tomber *(Plouïe, Ku)* ; **'Benn neuhe vin prest** : Pour alors je serai prête *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag a zo prest un' all da ve** : Et il y en a un autre sur le point d'arriver (nouveaux-né) *(Plouïe, Ku)*

**PRI** : [vx. br. ***pri*** ; ***pry*** 1499] n.m. ; Boue
**Patouilhad a ra ga'n dour ha ga'r pri** : Il patauge dans l'eau et la boue *(Plouïe, Ku)*

**PRÏED** : [***priet*** 1499] n.m. (pl. **prïejou**) ; Époux
**Dow brïed** : Deux époux *(Plouïe, Ku)* ; **'N-om akord an dow brïed neuhe** : Les époux se sont mis d'accord *(Sant-Herbod, Ku)*

**PRÏEDELEZH** : [***priedelaez*** 1499] n.f. ; Mariage / Épousailles
**Ur brïedelezh** : Un mariage *(Plouïe, Ku)*

**PRIM** : [***prim*** 1499] adj. ; Organisé(e) / Rapide / Vif
**Hezh zo un den prim war ar labour** : Il travaille de façon organisée *(Plouïe, Ku)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Mond prim ba'r labour** : Travailler de manière organisée *(Plouïe, Ku)* ; **Me oa ur labourer prim** : J'étais un travailleur organisé *(Plouïe, Ku)* ; **Lod oa tud nervus un tamm, ha vie gwraet « tud prim » deus oute** : Certaines personne s étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou vé ket prim** : Parfois il n'est pas vif *(Plouïe, Ku)*

**PRIS** : [***pris*** 1499] n.m. (pl. **-iou**) ; Prix
**An dra-he zepande deus pris ar loned** : Ça dépendait du prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re dreut vise ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe, Ku)*

**PRISON** : [***prison*** 1499] n.m. ; Prison
**Ha bremañ vomp kasset d'ar prison** : Et maintenant on va nous envoyer en prison *(Berrien, Ku)*

**PROFESSEUR** : n.m. (pl. **-ien**) ; Professeur
**Te peus c'hoant da ve professeur brezhoneg ?** : Tu veux être professeur de breton ? *(Berrien, Ku)*

**PROGRÈ** : n.m. ; Progrès
**Mond un tammig buanoc'h 'vid ar re-all war ar progrè** : Adhérer un peux plus vite que les autres au progrès *(Plouïe, Ku)*

**PROÏBISSÏON** : n.m. ; Prohibition
**Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuh outoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou 'vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout pour le moment *(Kastell-Ne, Ku)*

**PROTIK(A)MANT** : adv. ; Pratiquement
loc. **Protik(a)mant sur** : Pratiquement sûr ; **Protikmant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe, Ku)*

**PROSPERITE** [prospe'rite] : [***prespolite*** 1992] n.m. ; Prospérité
**Blavezh mad a souhetan dec'h, yec'hed ha prosperite, hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie *(Ku)*

**PUCHAÑ** : [***pluchañ*** 1659] vb. ; (s') Accroupir / (se) Recroqueviller / (se) Ramasser sur soi-même
**Puchet é** : Il est accroupi *(Plouïe, Ku)*

**PULLUFAÑ** [py'lyfə] : [***pulluc'hi*** 1927] vb. ; Carboniser / Calciner
**Hemañ zo pullufet !** : Il est calciné ! (saoul) *(Skrigneg, Ku)* ; **Pullufet-net oa** : Il était complètement calciné *(Poullaouen, Ku)*

**PUT** ['pyt] : [***put*** 1499] adj. ; Âcre / Acariâtre / Piquant
loc. **Ginou put** : Langue de vipère (sycophante) *(Plouïe, Ku)*

**RABATAÑ** : [***rabbaty*** 1632] vb. ; Rabattre / Baisser le(s) prix
**Red é dit rabatañ** : Il faut que tu baisses les prix *(Plouïe, Ku)* ; **Kustum vise rabatañ un dra bennaket dalc'hmad** : Il était généralement de coutume de baisser le prix de quelque chose *(Plouïe, Ku)*

**RADEN** : [vx. br. ***ratten*** ; sing. ***radenenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** ; sing. pl. **-ennou**) ; Fougères
**Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha** : Tien les fougères sont drues cette année *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat, Ku)*

**RADIO** : n.m. (pl. **-iou**) ; Radio
**A-wechou vên chilaou ar radio** : J'écoute parfois la radio *(Berrien, Ku)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien, Ku)*

**RAHAÑ** : [***razaff*** 1499] vb. ; Achever / Finir / Terminer
**Rahet 'meus ar labour** : J'ai terminé le travail *(Plouïe, Ku)*

**RAIED** ['rajət] : [sing. ***razz*** 1499] n.pl. (sing. **-enn** [ra'jeːdən]) ; Rats
**Lak a rên koat ba'r c'hrow ha meus ene gwelet neizhou raied** : Je mettais du bois dans la crèche et j'y ai vu des nids de rats *(Plouïe, Ku)*

**RAIENN** ['rajən] : Litière qu'on fait pourrir et que l'on étale sur les prairies *(Kastell-Ne', Ku)*

**RAMPAÑ** : [***rampaff*** 1499] vb. ; Écarter les jambes
**Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**RAN** : [***ran*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) ; Têtard
loc. **Noazh-ran** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu-têtard) ; **Hemañ zo noazh-ran** : Il est nu comme un ver *(Sant-Herbod, Ku)*

**RANA(L)** : [***ranea*** 1890] vb. ; Traîner / Muser
**An dez-all a oa aet da rana** : L'autre jour elle était partie traîner *(Ar Fouillez, Ku)*

**RANKAÑ / RENKAÑ** : [***rencout*** 1547 ; ***ranquout*** 1689] vb. ; Devoir / Falloir
**Bremañ renkon mond da gousked** : Maintenant il faut que j'aille me coucher *(Berrien, Ku)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg, Ku)* ; **Med mod-all zo renket gwerzhañ toud** : Mais autrement on est obligé de tout vendre *(Berrien, Ku)* ; **Amañ gi-mañ renket risklañ deg mil lur din** : Vous devez me refiler dix mille francs ici-même *(Sant-Herbod, Ku)* ; **D'un dra mennaket a reñkeh chervich !** : Vous devez bien servir à quelque chose *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah yeo yeo ! Me renk mond ma-hun', me meus ur gomissïon !** : Ah si si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**RAÑVEG** [rãːvək] : adj. ; Insignifiant (petit et chétif)
**Hezh zo rañveg (dister ha bihen)** : Il est insignifiant (chétif et petit) *(Plouïe, Ku)*

**RAÑVES / ROWES** : Mauvais terrain caillouteux (impropre à la culture) *(Kastell-Ne', Ku)*

**RASS** : [***racc*** 1623] n.f. (pl. **-ou**) ; Race / Origine (cf. **GOUENN**)
**Me zo deuh ar rass breton memestra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien, Ku)* ; **Be zo rassou drol** : Il y a des drôles de races *(Plouïe, Ku)* ; **N'omp ket deus memes familh, med memes rass, ur breton memestra** : Nous ne sommes pas de la même famille, mais de même origine, un breton quand-même *(Berrien, Ku)*

**RAVAJ / REÑVAJ** : adj. ; Ravagé(e) / Infesté(e)
**Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg, Ku)*

**RE-** : [vx. br. ***ro*** ; ***re*** 1499] préfixe / adv. / n. ; Sur- / Trop (de)

**Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe, Ku)* ; **Gwelloc'h blij an nebeud dehañ 'vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe, Ku)* ; **Ah bremañ houlles re genin 'hat** : Là tu m'en demandes trop *(Plouïe, Ku)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe, Ku)* ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou-alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe, Ku)* ; **(Re) yin é an a'el** : Le vent est (trop) froid *(Plouïe, Ku)* ; **Nin zo re vihen** : On est trop démuni *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Be re da ub.** : Être supérieur à qqn / Vaincre qqn ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen, Ku)* ; **N'é ket drol oc'h kement-se re din** : Ce n'est pas étonnant que vous me dépassiez de tant *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Hanter-re** : Moitié trop / Trop ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un den** : Il a trop de travail pour un seul homme *(Plouïe, Ku)* ; **Un hanter-re 'houlles evid da lon** : Tu demandes un peu trop (cher) pour ta bête *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz-re** : Beaucoup trop ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Re-govad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Ur re-govad meus gwraet** : J'ai fait une indigestion, trop mangé *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm re-govad neus gwraet** : Il a fait une belle ventrée *(Skrigneg, Ku)*

**RE** : [***re*** 1499] pronom ; Ceux / Celles / Les, de (adj. & poss.)
**Ar re gozh ahan'h, ar re zo koshoc'h eviton-me un tamm bi'n ahe 'deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi se souviennent encore de ça *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar re-mañ zo bet gwelloc'h 'vid ar re all dalc'hmad** : Ils ont continuellement été meilleurs que les autres *(Skrigneg, Ku)* ; **Med ba Poullaouen oa ur gomz all c'hoazh 'vi' re Blouïe** : Mais à Poullaouen il y avait encore un autre mot pour ceux de Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **N'é ket memes re** : C'est pas les mêmes *(Plouïe, Ku)* ; **Hag an amerikaned, pelloc'h, na dastumet un nebeud re all en ene** : Et, plus tard, les américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe, Ku)* ; **Re vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel 'nehe** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe, Ku)* ; **Foar ar re yowank** : La foire des jeunes *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be deus ar re + *ad.*** : Faire partie de(s) / Être un de(s) ; **Oa ket deus ar re wellañ** : Ce n'était pas un des meilleurs *(Plouïe, Ku)*

**REAL** : [***real*** 1499] n.m. ; Réal (25 centimes de franc)
**Pe'r real** : Quatre réaux (= 1 franc) *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou vie rôet ugent real** : Parfois on donnait vingt réaux (= 5 francs) *(Plouïe, Ku)* ; **Ha c'hwec'h real meus laket ba dow all a-raog** : Et j'ai mis six réaux dans deux autre auparavant *(An Uhelgoat, Ku)*

**RED** : [vx. br. ***ret***] adj. ; Nécessaire / Obligatoire
**Red é dit rabatañ** : Il faut que tu baisses les prix *(Plouïe, Ku)* ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)* ; **Red é (stokañ / stropañ) pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe, Ku)*

**REDISSÏON** : n.f. ; Reddition
**Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent 'n ene** : Ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe, Ku)*

**REGL** [rɛgl] : n.f. ; Règle
**Hag ar regl zo ba ma buro** : Et la règle se trouve dans mon bureau *(Poullaouen, Ku)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ 'nehoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen, Ku)*

**REGULIER** : adv. ; Régulièrement
**Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad 'benn fin ar bla** : Si vous laissiez le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pourrait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien, Ku)*

**REIZH** ['rɛjz-s]: [gaul. ***rectu-***, ***rextu-*** ; vx. br. ***reith***] adj. ; Docile
**Saout reizh** : Des vaches dociles *(Plouïe, Ku)*

**REJIN** : [***raesin*** 1499] n.m. ; Raisin
**Pegur vise gwraet ar gwin ga rejin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchant *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Ken vise deut ar rejin war ar gorre** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Kastell-Ne, Ku)*

**RELEG** : [vx. br. ***relec*** ; ***rellec*** 1499] n.m. (pl. **relegeier**) ; Vestige
**Ar relegeier deuh ar maneriou** : Les vestiges des manoirs *(Sant-Herbod, Ku)*

**RELIJÏON** : [***religion*** 1499] n.f. (pl. **relijionou**) ; Religion
**« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, 'houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)*

**REÑK** : [***renq*** 1576] n.f. ; Rang / Place (société)
**Chom ba e reñk** : Rester à sa place, avec ceux de son rang *(Plouïe, Ku)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe, Ku)*

**REÑKAÑ** : [***renquaff*** 1632] vb. ; Ranger / Arranger / Combiner / Organiser / Disposer / Régler
**Reñket mad é e stuiou gantañ** : Il a bien combiné ses assolements *(Pleyben, Ku)*

**RENOU** [rẽːnu] [reːnu] : adj. & n. ; (À l')envers
loc. **War an tu-renou** : À l'envers ; **Lak an dilhad war an tu-renou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe, Ku)*

**RENTAÑ** : [***rentaff*** 1499] vb. ; Rendre
loc. **En-om rentañ** : Se rendre ; **Sïoul oaint ha 'n-om rentet** : Ils étaient calmes et se sont rendus *(Plouïe, Ku)*
loc. **En-om rentañ kont** : Se rendre compte ; **Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun'** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**RESPONT** : [***respont*** 1499] vb. ; Répondre
**Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant si tu demandes *(Skrigneg, Ku)*

**RESTACH** : [***restage*** 1723] n.m. (pl. **-ou**) : Reste (terme dépréciatif, sinon cf. **REST**)
**Ar restachou deus ar maner** : Les restes du manoir *(Sant-Herbod, Ku)*

**RETER** : [vx. br. ***recter*** ; ***reter*** 1716] adj. & n.m. ; Est
**An a'el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe, Ku)* (cf. **KASEG-VEURZH**)

**RETRED** ['retrət] [rətrɛt] : [***retret*** 1621] n.m. ; Retraite (tout sens)
**En retred 'ma ?** : Il est en retraite *(Berrien, Ku)*
loc. **Mond ba e retred** : Prendre sa retraite ; **François zo aet ba e retred** : François a pris sa retraite *(Plouïe, Ku)*

**REVE** : n.m. ; Conseil de révision
**Ha vie passeet ar reve war an dud yowank tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers les vingt ans *(Plouïe, Ku)*

**RE(W)R** : [***refr*** 1464] n.f. ; Cul
**Lak da rer war ar gador** : Pose ton cul sur la chaise *(Plouïe, Ku)* ; **Chlejañ e re(w)r** : Trainer son cul / Lambiner *(Plouïe, Ku)* ; **C'hweo an tan dehoñ ba'n i rewr, mo-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo hond da**

**lak anehoñ en-dro d'i sakre rer !** : Je vais le mettre autour de ton sacré cul ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'hmad** : Travailler constamment très doucement *(Plouïe, Ku)*
loc. **Gwraet e vragou dehoñ 'raog e rèr** : (fig.) Veut aller trop vite / Adhère trop vite au progrès / Né avec une cuiller d'argent dans la bouche (mot-à-mot : Fait son pantalon à lui avant son cul) ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud, ha 'h ê un tammig buanoc'h 'vid ar re-all war progrè, o ya med vise laret : « Hezh zo braw a-walc'h dehoñ, hezh oa gwraet e vragou dehoñ 'raog e rèr ! Aet ar mod-se... »** : Des gens qui reprenaient la ferme de leurs parents, et qui adhéraient un peu plus rapidement que les autres au progrès, oh oui mais on disait : « Il a la belle vie, on lui a fait son pantalon avant son cul ! » Parti comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh oa gwraet e vragou dehoñ a-raog e rèr** : Il est né avec une cuiller d'argent dans la bouche *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hemañ a faot dehoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kac'had deus e re(w)r** : Péter plus haut que son cul ; **Kac'het teus deus da rer** : T'as pété plus haut que ton cul *(Plouïe, Ku)*
loc. **Na lost na rer** : Sans queue ni tête *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Re(w)r dru** : Gros cul / Gros derche ; **Hounn' neus ur rer-dru** : Elle a un gros cul *(Plouïe, Ku)*
loc. **Re(w)r gaoc'h** : Empoté ; **Henn' neus ur rer gaoc'h** : C'est un empoté *(Plouïe, Ku)*
loc. **Rus-re(w)r** : Faignant ; **Hiñzh zo ur rus-rer** : C'est un faignant *(Plouïe, Ku)*

**RIBOT** ['ribɔt] : [***ribot*** 1499] n.m. ; Baratte
loc. **Pod-ribot** : Baratte ; **Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Laezh-ribot** : Lait baratté (lait ribot) ; **Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du lait baratté pour baratter et finir de baratter *(An Uhelgoat, Ku)*

**RIBOTAÑ** [ri'bɔtə] : [***ribota*** 1659] vb. ; Baratter
**Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du lait baratté pour baratter et finir de baratter *(An Uhelgoat, Ku)*

**RICHENN** : [***rizhenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou**) ; Légende (populaire)
**Richenn Sant-Herbod ha neuhe heñi ar Rusquec zo mesk-ha-mesk** : La légende de Saint-Herbot et donc celle du Rusquec est indissociable *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ar richenn lar...** : D'après la légende / La légende dit ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell den bras** : D'après la légende c'était un géant *(Sant-Herbod)* ; **Lar ar richenn papred** : (De ce que) dit la légende toujours *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Deus mod lar ar richenn** : Selon la légende *(Sant-Herbod, Ku)*

**RIDELL** : [***ridêl*** 1723] n.f. (pl. **-ou**) ; Crible
loc. **Ridell-toull** : Un crible percé / Qqn qui ne sait pas garder un secret ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe, Ku)*

**RIÑSAÑ** : [***rinçaff*** 1633] vb. ; Vider
**Nompass riñsañ ar c'harr 'kichenn an toull-karr** : Ne pas vider la charrette à côté de l'entrée du champ *(Plouïe, Ku)* ; **Riñset an ti** : La maison est vidée *(Ar Fouillez, Ku)*

**RISKLAÑ** : [***risclaff*** 1499] vb. ; Glisser / & Refiler
**Amañ gi-mañ renket risklañ deg mil lur din** : Vous devez me refiler dix mille francs ici-même *(Sant-Herbod, Ku)*

**RIW** : [***riu*** 1499] n.m. ; Froid (subi)
loc. **Mervel ga'r riw** : Mourir de froid ; **Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'n naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)*

**ROCHED** : [***rochet*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Chemise (d'homme)
**Ha ma roched, pelec'h 'ma ?** : Où est ma chemise ? *(Plouïe, Ku)* ; **Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar powr-kozh pé cheñche i roched** : Le mendiant lorsqu'il changeait de chemise *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Gweled e gostïou deus e roched** : Ne plus voir que la peau sur les os ; **Gwelet vie o c'hostïou deus o roched** : On ne leur voyait plus que la peau sur les os *(Skrigneg, Ku)*

**ROC'H** : [***roch*** 1421] n.f. (pl. **reier / rec'her**) ; Roche
**Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ba'n Uhelgoat zo kalz reier kàer ha mïoc'h oa c'hoazh gwechall** : Il y a beaucoup de beaux rochers à Uhelgoat et il y en avait encore plus autrefois *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat, Ku)*

**ROD** : [***rot*** 1499] n.f. ; Roue
loc. **Ober tro d'ar rod** : Bien savoir travailler *(Plouïe, Ku)*

**RODELL** : [***rodell*** 1732] n.f. ; Roulette / Roulement de hanche
loc. **Ober ur rodell** : Rouler du cul ; **Ur rodell ra** : Elle roule du cul (cf. **SKUBAÑ**) *(Plouïe, Ku)*

**ROIÑ / REIÑ** : [***reif*** XVe] vb. (***rôet / ràet*** p.p. ; b. vb. ***ro-*** & ***ra-***) ; Donner / Offrir
**Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg, Ku)* ; **Gwechall vise rôet un aval-nedeleg d'ar vugwale 'med da ouel Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe, Ku)* ; **Ga'n arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien, Ku)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien, Ku)* ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe, Ku)* ; **Me ray arc'hant doc'h** : Je vous donnerai de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Roiñ boued** : Nourrir / Donner la nourriture ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ da hoûd** : Faire savoir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud 'ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Roiñ da zebiñ** : Donner à manger ; **Petra vé rôet dehoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on à manger ? *(Plonevez ar Faou, Ku)*
loc. **Roiñ diskadurezh da ub** : Donner de l'instruction à qqn ; **Rôet peus un tamm diskadurezh dehoñ ?** : Tu lui a donné un peu d'instruction ? *(Berrien, Ku)*
loc. **Roiñ e goñje da ub. d'ober udb.** : Donner la permission à qqn de faire qqchose ; **Ràe-hi ket e goñje dehoñ d'hond da wel an eskob** : Elle ne lui donnait pas la permission d'aller voir l'évêque *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Roiñ gout da + *n.*** : Donner du goût à ; **Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **Roiñ laezh** : Produire du lait ; **Emm un' a zo vid roiñ laezh** : On a besoin d'un pour produire du lait *(Berrien, Ku)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien, Ku)*
loc. **Roiñ marc'hadmatoc'h deus udb** : Tirer un moins bon prix de qqchose ; **Med ar wech a vise red reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais dès-lors on était obligé de tirer un moins bon prix des animaux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ peuc'h da ub** : Foutre la paix à qqn ; **Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ ton dehoñ** : Le couver *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ ur bordead** : Tirer un coup (sex.) ; **Rôet neus ur bordead dehi** : Il l'a baisée, il a tiré un coup avec elle *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ ur flipadenn** : Foutre un coup cinglant (& sex.) ; **Rôet neus ur flipadenn dehi** : Il lui a foutu un coup (sex.) *(Plouïe, Ku)*

**ROND** : [***round*** 1632] adj. qual. ; Rond
loc. **Rond é e voutou** : Il a des chaussures à bascule (il est ivre) *(Plouïe, Ku)*

**ROS** : [vx. br. ***ros*** *hauteur*] n.f. ; Coteau / Tertre
**Ar brug-se zo aes da ziboullañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen, Ku)*

**ROUD** : [***rout*** 1499] n.m. & adv. (pl. **-ou**) ; (en) Route / Trace
loc. **Mond roud** : Prendre la route / Partir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud 'ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Sant-Herbod, Ku)*

**ROUE** : [***roe*** 1499] n.m. (pl. **rouaned**) ; Roi / **ROUANES** : [***rouanes*** 1499] n.f. (pl. **rouanesed**) ; Reine
**Roue ha rouanes** : Reine et roi *(Berrien, Ku)*

**ROULL** : [***roul*** 1992] n.m. & adj. ; Roulement / Roulant
loc. **Roull touboullig** : Roulé-boulé ; **Demp da c'hoari roull touboullig !** : Allons jouer au roulé-boulé ! *(Plouïe, Ku)*

**ROUS-NO(Ñ)S** : n.m. ; Tombée de la nuit / Crépuscule
**Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)*

**ROUSSIN** ['rusin] : coll. ; Résine
loc. **Goulou-roussin** : Chandelle de résine ; **Plantañ goulou roussin dehoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Sant-Herbod, Ku)*

**ROUSTAD** : [***roustad*** 1970] n.m. (pl. **-ou**) ; Raclée / Rouste *(Ku)*

**ROW** [row] : [***rou*** 1499] n.f. ; Grosse chaîne de traction *(Kastell-Ne', Ku)* / Grosse chaîne courte dont on se sert pour ébouler le bois en grume *(Pleyben, Ku)*

**ROWLIAÑ** : [***raoulaff*** 1499] vb. ; Enrouer
**Rowliet on un tamm** : Je suis un peu enroué *(Sant-Herbod, Ku)*

**RU** : [vx. br. ***rud(d)*** ; ***ruz*** 1384] adj. & n.m. ; Rouge / Rubicond / Qui est de couleur semblable à celle du feu, du sang...
**Pé vise ru-ru ar c'huz-heol** : Quand le soleil couchant était très très rouge *(Plouïe, Ku)* ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par dessus le marché *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Fass ru ar person** : La face rubiconde du recteur *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonne pommes à manger
loc. **Ar re ru** : les communistes ; **Ba Plouïe zo bet re ru ha re wenn** : Il y a eu des communistes et des catholiques à Plouyé *(Plouïe, Ku)*
loc. **D'an dow-lamm ru !** : À fond la caisse ! *(Ar Fouillez, Ku)*

**RU** : [***ru*** 1442] n.f. (pl. **-iou**) ; Rue
loc. **Bord ar ru** : (sur le) bord de la rue *(Ku)*

**RUADENN** : [***ruadenn*** 1821] n.f. (pl. **-ou**) ; (une) Ruade / Action du cheval qui rue
**Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsqu'il frappe avec ses pieds *(Skrigneg, Ku)*

**RUDELL** ['ryːdəl] : [***ruzel*** XVIe ; vx. br. ***rud*** *rouge* ; gaul. ***roudos*** *rouge*] n.f. ; Rougeole

**RUJAL** : [***ruteiñ*** 1732] vb. ; Être en rut / Être excité(e)
**Ar re a viche c'hwenn zic'hwenne bord ar ru, rujal ba o roched** : Ceux qui avaient des puces s'épuçaient sur le bord de la rue, excités dans leur chemise *(Skrigneg, Ku)*

**RUMM** : [***rum*** 1519] n.m. (pl. **-ou**) ; Catégorie / Génération / Genre / Type / Sorte
**Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anehe** : Mais ils n'avaient sûrement qu'une

seule catégorie d'outils *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Be oa ur rumm all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe, Ku)*

**RUSAÑ** : [***rusa*** 1716] vb. ; Trainer (fig.) / Lambiner
**Rusañ e labour** : Trainer son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui trainait quasiment par-terre *(An Uhelgoat, Ku)*

**RUSER** : [***ruzer*** 1927] n.m. (pl. **-ien**) ; Trainard / Lambin
**Hezh zo ur ruser** : C'est un lambin *(Plouïe, Ku)*

**RUSER-BOUTOU** : n.m. ; Traine-savates

**RUS-RE(W)R** : adj. & n.m. ; Faignant / Qqn qui végète
**Hizh zo ur rus-rer** : C'est un faignant *(Plouïe, Ku)* ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med 'hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)*

**RUSS** : n.m. (pl. **-ou**) ; Caractère
loc. **Russ fall** : Mauvais caractère *(Plouïe, Ku)*

**RUST** : [***rust*** 1499] adj. ; Rude / Rustre / Difficile (route)
**Rust ar gooñ** : L'hiver est rude *(Skrigneg, Ku)* ; **An heñchou zo rust** : Les routes sont difficiles *(Plouïe, Ku)* ; **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*

**SABRENN** : [***sabrenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Sabre
**Archerien gad o sabrenn** : Des gendarmes munis de leur sabre *(Ar Fouillez, Ku)*

**SAC'H** : [***sach*** 1499] n.m. (pl. **sïer / sec'her**) ; Sac
**Kustum oa da zoug sïer matresse...** : Elle était peut-être habituée à porter des sacs *(Plouïe, Ku)* ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anehe** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien, Ku)*

**SAC'HAD** : [***sahat*** 1543] n.m. ; Sachée, le contenu d'un sac / & Cuite
**Diboueo ur sac'had patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe, Ku)* ; **Digasset meus ur sac'had bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Sac'had-buhe** : Matrice *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober ur sac'had ga** : Faire une montagne de ; **Be zo tud gouest d'ober ur sac'had ga nebeud a dra, med me n'on ket evid kaojèl ar mod-se diwar nitra** : Il y a des gens capables de faire des montagnes de pas grand-chose, mais moi je ne peux pas parler comme ça à partir de rien *(Plouïe, Ku)*

**SAC'HAÑ** : [***sac'ha*** 1732] vb. ; Tomber en panne / Embourber / Coincer
**Pa chome ar chô sac'het ga i gargad traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg, Ku)*

**SADORN** : [vx. br. ***saturn*** ; ***sadorn*** 1499] n.m. ; Samedi
**D'ar sadorn d'an nos** : Le samedi soir (en général)

**SAKRE** ['sakre] (& dev. n. [sakrə]) : [***sakre*** 1992] adj. ; Sacré / (devant un n. sert à renforcer un terme) Sacré(e)
**Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien, Ku)* ; **Hezh zo sakre !** : Il est sacré ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*

**SAKREDÏE** : ; Sacre-Dieu / (devant un n.) Sacré(ment)
**Hezh oa ur sakredïe den bras** : C'était une personne sacrément grande *(Sant-Herbod, Ku)*

**SAKRIST** : [***sacrist*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) ; Sacristain

**Deut oa evel sakrist** : Il était venu comme sacristain *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **'Raog oa sakrist e-bed** : Avant il n'y avait aucun sacristain *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**SALAÑ** : [***sallaff*** 1499] vb. ; Saler
loc. **Salañ anehoñ neus gwraet** : Il l'a bien arnaqué *(Plouïe, Ku)*

**SAMMAÑ** ['sãmə] : [***samaff*** 1499] vb. ; Charger
loc. **'N-om sammañ** (**s** prononcé **z**) : Se remplir la panse ; **Ha grass dehe da 'n-om sammañ** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse *(An Uhelgoat, Ku)*

**SAÑSEMAÑ** : n.m. ; Insémination
**Daon koleet neus dehi, bet é bet warni, gwraet neus ur sañsemañ dehi** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus, il l'a inséminée *(Plouïe, Ku)*

**SAÑSET** : [***sañset*** 1981] adj. : Paraît-il / Présumé / Supposé
**An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais, Ku)*

**SANT** : [***sant*** XVe] n.m. (prononcé **Zant**) ; Saint
**Sant-Herbod** : Saint-Herbot ; **Sant-Per** : Saint-Pierre

**SAOSS** : [***sauçc*** 1633] n.m. (pl. **-ou**) ; Sauce
**Med matresse divetoc'h mod-se a teuy traou ba'r saoss** : Mais peut-être plus tard de cette façon on réalimentera la conversation (m-à-m : ... viendra des choses dans la sauce) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lip(ad) ar saoss** : Faire faillite ; **Lipet é ar saoss gantoñ** : Il a fait faillite *(Plouïe, Ku)*

**SAW** : [vx. br. ***sab*** ; ***saff*** 1557] n. ; Debout
**Ur saw deil** : Un petit tas de fumier (éparpillé sur le champ) *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Chom e saw** : Rester debout ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe, Ku)*

**-SE / -HE / -TE** : [vx. br. ***se***] particule déclarative ; Ce(tte) ...-là
**Deg kwech nebeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a maintenant dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe, Ku)* ; **An erc'hent vie ba'r re-he** : C'est avec elles qu'on se faisait de l'argent *(Plouïe, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)*

**SE** : [vx. br. ***se***] pron. dém. ; Ça
**Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg, Ku)*

**SEC'H** : [vx. br. ***sech***] adj. (**s** prononcé **z**) ; Sec (sèche)
loc. **An a'el treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe, Ku)*

**SEC'HAÑ** : [***sechaff*** 1499] vb. (**s** prononcé **z**) ; Sécher
**Sec'het da'm bugel e vri** : J'ai séché le nez de mon enfant *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Heus ket laket ar c'hoat da sec'hiñ ?** : Tu n'as pas mis le bois à sécher ? *(Plouïe, Ku)*

**SEC'HED** : [***seched*** 1499] n.m. (**s** prononcé **z**) ; Soif
loc. **Mervel ga'r sec'hed** : Mourir de soif ; **Ma n'omp ket da gass un dra bennaket dehoñ a varwo ga'r riw, ha ga'n naon ha g'ar sec'hed** : Si nous ne lui envoyons pas quelque chose il va mourir de froid, de faim et de soif *(Skrigneg, Ku)*

**SE(D)** ['sɛ] : [vx. br. ***isi*** ; ***ched*** 1557] adv. (excl.) ; Voici / Voilà

**Med ar re-he zo marw toud sè !** : Mais voilà ils sont tous morts ! *(Berrien, Ku)*

**SEGAL** ['zeːgəl] : [***segal*** 1499] (**s** prononcé **z**) n.m. ; Seigle / & Pognon
**Hemañ neus segal** : Il a du pognon *(Skrigneg, Ku)*

**SEITEG** : [***seizdec*** 1499 ; ***seïttec*** 1632] nombre ; Dix-sept
**Ur gooñvezh kaled-maleürus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg, Ku)*

**SEIZH** : [vx. br. ***seith*** ; ***seiz*** 1499] nombre ; Sept
**Beteg e seizh 'la** : Jusqu'à ses sept ans *(Berrien, Ku)* ; **Ha da seizh 'la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien, Ku)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe, Ku)* ; **Seizh la war'n-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe, Ku)*

**SEKRED** : [***secret*** 1499] n.m. (pl. **sekrejou**) ; Secret
**Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe, Ku)*

**SEKRETOUR** [se'kretur] : [***secreter*** 1499 ; ***secretour*** 1911] n.m. ; Secrétaire

**SEKTEUR** : n.m. (pl. **-iou**) : Secteur / Lieu / Endroit (cf. **LEC'H / TAKAD**...)
**Ha deus petore sekteur ?** : Et de quel secteur ? *(Berrien, Ku)*

**SELL** : [***sell*** XVIe] n.m. (pl. **-ou / -ow**) ; Regard
**Hag a 'na gwelet an Ankou 'hont-hoñ kuit, gad ur sell dipitus** : Et il vit l'Ankou s'en allant, avec un regard dépité *(Berrien, Ku)* ; **Pa'h ê dowlagad sellou hezh warnehoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans la direction de celui qui tenait la corde, celui-ci devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**SELL(ED)** : [***sellet*** 1499] vb. ; Regarder
**Sell anehoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe, Ku)* ; **Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ né ket amzer da sell ba pe-sort tu 'ma an a'el** : (fig.) Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir (mot-à-mot : Il n'a pas le temps de regarder de quel côté est le vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe, Ku)* ; **Dre amañ vise ket sellet deus an dra-he** : Par ici on regardait pas ça (c'est-à-dire : On s'en foutait) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sell** : Regarde / Voilà ; **Sell aet Yves da gowess ha da gomunïañ** : Et voilà Yves parti se confesser et communier *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Sell war e lerc'h** : Regarder derrière soi ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve la-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien, Ku)*

**SENTIÑ** : [***sentyff*** 1519] vb. ; Obéir
loc. **Sentiñ deuh ub** : Obéir à qqn ; **Mi zigoro an nor ma sent da baotr deuhoun** : J'ouvrirai la porte si ton garçon m'obéit *(Berrien, Ku)*

**SEPED** ['sɛpət] : prép. ; Excepté(e)
**Med seped e wreg** : Mais sa femme exceptée *(Berrien, Ku)*

**SERMON(IÑ)** : [***sarmon*** 1499 ; ***sarmonaff*** 1519] vb. ; Sermonner
**Sertenamant oa sermonet** : Elle était certainement sermonnée *(Plouïe, Ku)*

**SERTEN** : [***certen*** 1499] adj. ; Certain(e) (-ment) / Certain(e)s
**Ar pezh vise laret deus serten feurmou dre-amañ** : Ce que l'on disait de certaines fermes par ici *(Plouïe, Ku)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwall dew drame d'espern anehoñ** : Dans certains endroits on coupait le pain pas bien gros pour

l'économiser *(Plouïe, Ku)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg, Ku)*

**SERT(E)NAMANT** : [***certainement*** XVIIe] adv. ; Certainement
**Sertenamant oa sermonet** : Elle était certainement sermonnée *(Plouïe, Ku)* ; **Baleo a ouie sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien, Ku)*

**SERTIFIKAD** : [***sertifikad*** 1992] n.m. ; Certificat
**Bet neus e sertifikad** : Il a obtenu son certificat *(Berrien, Ku)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad 'benn fin ar bla** : Si vous laissiez le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pourrait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien, Ku)*

**SERVICH(AÑ) / CHERVICH(AÑ)** : [***serfigaff*** 1499] vb. ; Servir
**Ur banne gwin mad oa chervichet dehañ** : On lui servit un verre de bon vin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **D'un dra mennaket a reñkeh chervich !** : Vous devez bien servir à quelque chose *(Sant-Herbod, Ku)*

**SET(U)** : [***chetu*** XVe] adv. ; Voici / Voilà / Donc
**Ha set' heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien, Ku)* ; **Set' ablame-se debowe meus dalc'het soñj deus outi** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Set' houmañ komañs mehmod** : Voilà qu'elle commence de la même manière *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Set' 'ma toud din-me** : Donc tout m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)*

**SEURES** : [***seurez*** 1890] n.f. (pl. **-ed**) ; (bonne) Sœur
**Beleien ha seuresed** : Des prêtres et des sœurs *(Berrien, Ku)*

**SEVEL** : [***seuell*** XVe] vb. ; Se lever / Monter / Élever
**Sa'et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe, Ku)* ; **A-wechou vie kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe, Ku)* ; **Pessar mod vo sa'et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Sa'et out bet ene** : Tu y as été élevée *(Berrien, Ku)*
loc. **Sevel a-bred deuh ar mintin** : Se lever tôt le matin ; **Sa'et abred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien, Ku)*
loc. **Sevel e benn war-horre** : Sortir la tête de l'eau / Sortir des dettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sevel e chouk** : Relever la tête / Sortir des dettes / Redresser la barre ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sevel e joñj da ub (da) + *vb.*** : Se décider à / Décider de ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dehe d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Sa'et é ar pebr dehoñ ba'n e vri** : La moutarde lui monte au nez (il s’énerve) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa sav ar moged pig vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe, Ku)*

**SI** : [***sy*** 1557] n.m. (pl. **sïou**) ; Défaut
loc. **Pep hini neus e si / Ha lod neus dow pe (t/<u>d</u>)ri** : Chacun a son défaut / Et certains en ont deux (voire même/<u>ou</u>) trois *(Plouïe, Ku)*

**SIFELENN** [si'fɛlən] : [***siuellenn*** 1499] n.f. ; Sangle / Surfaix (cf. **FISSELENN**)
**Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*

**SIKLUTENN** [si'klytən] : [***siklutenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou**) ; Cagibi / Réduit / Piaule / Pieu / Personne élancée / & Derrière (postérieur) / Terme affectueux pour les enfants
**Me zo hond ba ma siklutenn** : Je rentre dans ma piaule *(Plouïe, Ku)* ; **Bremañ 'h an ba ma siklutenn** : Maintenant je vais dans ma piaule *(Plouïe, Ku)* ; **Sell 'ta pe-seurt siklutenn é**

**hezh** : Regarde comme il est élancé *(Plouïe, Ku)* ; **Alïes vise laret neuse pegur ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled ha vise laret : Poent é dit mond ba da sikluten. Pé vie deut ar mare, an eur, komañs deus an nos : Poent é mond ba'r siklutenn** : Souvent on disait donc puisque le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre et on disait : Il est temps que tu ailles dans ton pieu. Quand le moment, l'heure, arrivait, que la nuit commençait : Il est temps d'aller au pieu *(Plouïe, Ku)* ; **Oh ma siklutenn** : Oh mon « siklutenn » *(An Uhelgoat, Ku)*

**SIMPL** : [***simpl*** 1499] adj. ; Simple
**Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe, Ku)*

**SIN** : [***sin*** 1499] n.m (pl. **-iou**) ; Signe
**Pé vie sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn 'vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*

**SINAÑ** : [***signaff*** 1499] vb. ; Signer
**Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent 'n ene** : ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe, Ku)* ; **Deut é da sin ar peuc'h** : Il venu signer la paix *(Plouïe, Ku)*

**SINIFIAÑ** : [***signifiaff*** XVe] vb. ; Signifier / Vouloir dire
**Hezh zo un den dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Med an dra-he sinifi ket !** : Mais ça veut pas dire ! *(Berrien, Ku)*

**SÏOUL** : [***sioül*** 1632] adj. ; Calme
**Sïoul oaint ha 'n-om rentet** : Ils étaient calmes et se sont rendus *(Plouïe, Ku)*

**SIRK** : [***sirk*** 1992] n.m. ; Cirque
**Komañs ar memes sirk ga'r c'hure** : Le même cirque qui commence avec le vicaire *(Sant-Herbod, Ku)*

**SIVI / SEÑI** : [***suiuy*** 1633] coll. (sing. **-enn** / sing. pl. **-ou**) ; Fraises

**SIZHUN / SI'N / SU'N** : [vx. br. ***seithun*** ; ***suzun*** 1472] (**s** se prononce **z**) n.f. : Semaine
**Beb si'n** : Chaque semaine *(Plouïe, Ku)* ; **Henn'zh zo ganet (goude ar c'hrampouzh / goude hanternos / deus fin ar si'n / deus penn-kentañ ar su'n)** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après les crêpes / après minuit / à la fin de la semaine / au début de la semaine) *(Ku)* ; **Ar su'n-mañ hag ar su'n-all** : Cette semaine et la semaine dernière *(An Uhelgoat, Ku)*

**SKALF** : [***scalf*** 1633] n.m. ; Enfourchure / Entrejambe
**Aet é-heñw da beked skalf ar wênn** : Il a grimpé jusqu'à l'enfourchure de l'arbre *(Plouïe, Ku)* ; **Aet é ba'n hi skalf** : Il l'a baisée *(Plouïe, Ku)*

**SKAÑW** : [vx. br. ***scam*** ; ***scanff*** 1464] adj. ; Léger
**Hezh vise skañw** : Il était léger *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Penn-skañw** : Personne étourdie

**SKAON** : [***scaffn*** 1499] n.m. (pl. **-iou**) ; Banc / Siège
**Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez, Ku)*

**SKAOTEIL** ['skotɛjl] : [***skaotil*** 1876] n.m. ; Maerl (engrais marin)

**SKASSAD** : [***skassad*** 1992] n.m. (pl. **-ou**) ; Rouste
**Damaig vo ur skassad** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste *(Plouïe, Ku)*

**SKEUL** : [***squeul*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; Échelle
**Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)*
loc. **Houzh zo chomet skrap deus ar skeul** : Elle est tombée enceinte et restée seule (mot-à-mot : Elle est restée agrippée à l'échelle) *(Plouïe, Ku)*

**SKLABE** ['skla:be] : [***stlabez*** 1716] n.m. ; Désordre / Fouillis / Ordure / Pagaille

**SKLÊR** : [***sclaer*** 1499] adj. ; Clair(e) (tout sens)
**Be zo lod ha n'eint ket sklêr** : Il y en a certains qui ne sont pas clairs *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vie sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn 'vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat, Ku)*

**SKLÊRIJENN** : [***sklerijenn*** 1927] n.f. ; Luminosité / Éclairage
loc. **Sklêrijenn an de** : Le lever du jour / L'aurore *(Ku)*

**SKLÊRIJENNAÑ** [sklɛri'ʒɛnə] : [***sclerigenein*** 1723 ; ***sklerijenna*** 1889] vb. ; Faire de l'éclairage / Éclairer
**Keid vin krog lak an toas ba'r forn ha bremañ ar mo-se sklêrijenneh traou papred** : Tant que je commencerai à enfourner la pâte et comme ça au moins maintenant vous ferez l'éclairage *(Sant-Herbod, Ku)*

**SKLOK(AL) / SKLOCH(AL)** : [***sklokal*** 1919] vb. ; Avoir toujours un pied de travers et s'en plaindre constamment, (et par ext. : avoir des problèmes de santé) / Glousser (cris de la poule qui a envie de couver)
**Sklok a ra** : Il a des problèmes de santé quasi-perpétuels *(Plouïe, Ku)* ; **En-ur sklok 'h a an dud pell** : Toujours malade, jamais mourir *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar yar, houmañ zo sklochet** : La poule a envie de couver *(Plouïe, Ku)*

**SKLOTURIAD** [sklɔ'tyrjət] : [***skloturiad*** 1927] n.m. (pl. **-ou**) ; Grand verre de
**Ur skloturiad lambig** : Un grand verre d'alcool *(Berrien, Ku)*

**SKLUFAD** : n.m. (pl. **sklufajou**) ; Ondée (de pluie) (cf. **SKOULFAD**)

**SKOA / SKOE** : [vx. br. ***scoed*** ; ***scoaz*** 1499] n.f. (pl. **skoajou / skoejow**) ; Épaule (cf. **DIWSKOA / DIWSKOE** : (les deux) épaules)
**Ur valc'h gantoñ war e skoa** : Il portait une faux à l'épaule *(Berrien, Ku)* ; **Ar re-he vije laket da'r c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg, Ku)* ; **O skoaiou teue da gignañ** : Leurs épaules s'écorchaient *(Skrigneg, Ku)*

**SKOD** : [***scòt*** 1632] n.m. (pl. **-ou**) ; Menue branche / Motte
**Fresad skodou** : Briser des mottes *(An Uhelgoat, Ku)*

**SKOED** [skwe:t] : [vx. br. ***scoet, scoit*** *bouclier* ; ***scoet*** 1499] n.m. ; Écu
**Dow skoed hanter** : Deux écus et-demi *(An Uhelgoat, Ku)*

**SKOILHAÑ** : [***scolya*** 1732] vb. ; Tomber en panne (cf. **SAC'HAÑ, BOURDAÑ...**)
**Chomet é skoilhet** : Il est tombé en panne *(Skrigneg, Ku)*

**SKOIÑ** : [***squeiff*** 1499] vb. ; Frapper / Jeter
**Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ, ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe, Ku)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsqu'il frappe avec ses pieds *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Skoiñ udb ba'n aer** : Jeter qqchose en l'air ; **An heñi nije skôet e falz ba'n aer a**

**welefe un' o tond ba'n traoñ** : C'est d'une évidence (mot-à-mot : celui qui jetterait sa faucille en l'air en verrait une retomber) *(Plouïe, Ku)*

**SKOL / SKOUL** : [***scol*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; École
**Ma zad 'h ê d'ar skol pugur c'hoant na da ziskiñ** : Mon père allait à l'école parce qu'il voulait apprendre *(Berrien, Ku)* ; **Deut an direkteur d'ar skol** : Le directeur est venu à l'école *(Berrien, Ku)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad 'benn fin ar bla** : Si vous laissiez le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pourrait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien, Ku)* ; **Ar re-se zo tud ha' zo bet ba'r skol, kalz deus oute** : Ce sont, pour beaucoup d'entre eux, des gens qui sont allés à l'école *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ oa bet oc'h ober skol demp** : Il nous a fait classe *(Plouïe, Ku)* ; **War leurenn ar skoul / Ba porzh ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe, Ku)* ; **Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe, Ku)* ; **Deus ar velen é aet d'ar skol** : Il est allé à l'école du moulin *(Berrien, Ku)* ; **Ma merc'h zo ba Kareis ba'r skol** : Ma fille est à l'école à Carhaix *(Berrien, Ku)*

**SKOLÊR** : [***scolaër*** 1633] n.m. ; Instituteur
**Ha hezh oa bet skolêr goude m'é bet e vreved** : Il devint instituteur après avoir obtenu son brevet *(Plouïe, Ku)*

**SKORN** : [***scorn*** 1499] n.m. ; Glace / Gel (froid)
**Krog a ra ar skorn ba'ha'on** : Je commence à geler *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vie sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn 'vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat, Ku)*

**SKORNIÑ** : [***scorni*** 1659] vb. ; Geler
loc. **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe, Ku)*

**SKOU(A)RN** ['skuwərn] : [vx br ***scobarn*** ; ***scouarn*** 1499] n.f. ; Oreille / & Versoir *(Kastell-Ne', Ku)* / Se dit aussi au fig. de tout objet rassemblant à une oreille (ex. anses de la marmite) / **DI(W)SKOU(A)RN** [di(w)'skuwərn] : Les deux oreilles / & Versoir (*An Uhelgoat, Ku)*

**SKOULFAD / SKL(O)UFAD / STRUFAD** : [***skloufad*** 1904] n.m. (pl. **-ou / skoulfajou**) ; Giboulée / Ondée
loc. **Skoulfad ar goukoug** : Dernier soubresaut de l'hiver ; « **Skoulfed ar goukoug ? » Ya, pé vise digoueet amzer vall, pé teue ar goukoug** : « Skoulfed ar goukoug ? » Oui, quand le mauvais temps s'installait, quand arrivait le coucou *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sklufad-dour** : Ondée de pluie ; **Ba parres ar Fouilhe zo bet ur sklufad-dour fenos** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*

**SKOULM / SKLOUM** : [***scoulm*** 1732] n.m. ; Nœud
**Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war e horre** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Skloum-lagadenn** : Nœud coulant ; **Pé vise stardet mat ar c'harrad foenn vise gwraet ur skloum-lagadenn war beg ar vranell** : Quand la charretée de foin était bien serrée, on faisait un nœud coulant sur le bout du taquet *(Plouïe, Ku)*

**SKOURJE** ['skurʒe] : [***scourgez*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Martinet *(Pleyben, Ku)*

**SKRAP** : [***scrap*** 1519] adj. ; Agrippé(e) / En suspend (cf. **KRAP**)
loc. **Houzh zo chomet skrap deus ar skeul** : Elle est tombée enceinte et restée seule (mot-à-mot : Elle est restée agrippée à l'échelle) *(Plouïe, Ku)*

**SKRAPAD** : [***skrapad*** 1914] vb. ; Gratter (le sol, comme les poules)
loc. **Strinkañ ub da skrapad** : Envoyer qqn valdinguer ; **Strinket o zri da skrapad** : Je les ai envoyé valdinguer (eux-trois) *(Ar Fouillez, Ku)*

**SKRIJAL** ['skri:ʒəl] : [***scrigea*** 1659 ; ***scrigeal*** 1732] vb. ; (faire) Frémir / Beugler (pour un homme) / Ululer
**Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Kleet na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie ululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen, Ku)*

**SKRIJADENNIÑ / SKRIJEDENNIÑ** : vb. ; Hurler
**'Benn-neuhe skrijedenne ar re-all** : Pour alors les trois autres hurlaient *(Sant-Herbod, Ku)*

**SKRITUR** : [***scriptur*** 1499] n.f. ; Écriture / Orthographe
**Skritur e ano** : L'orthographe de son nom *(Plouïe, Ku)*

**SKRIVAÑ / SKRIVIÑ** : [***scruyuaff*** 1499] vb. ; Écrire
**A-benn ar wech kentañ 'teuï amañ skrivefomp ur lizher dehi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe, Ku)* ; **Cherr skrivañ** : Tout en écrivant *(Berrien, Ku)*

**SKUB(AÑ)** : [***scubaff*** 1499] vb. ; Balayer / (fig.) Rouler du cul
**Skub a ra** : Elle roule du cul *(Plouïe, Ku)*

**SKU(DE)LL** [sky:dəl] [skyl] : [***scudell*** 1499] n.f. ; Écuelle

**SKUDELLAD** [sky'dɛ:lad] : [***scudellat*** 1659] n.f. ; Écuellée

**SKUILHAÑ** ['skyʎə] : [***scuyllaff*** 1499] vb. ; Épandre / Répandre
**Skuilhañ teil** : Épandre du fumier *(An Uhelgoat)*

**SOC'H** : [***souch*** 1499] n.m. ; Soc
**Beg ar soc'h** : Le bout du soc *(Plouïe, Ku)*

**SOL** [so:l] : [***sol*** 1732] n.f. (pl. **-iou**) ; Base racinale / Sep
**Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat, Ku)*

**SOLUD** : [***solud*** 1992] adj. ; Solide
**Hezh neus gwrïou solud** : Il a les reins solides *(Plouïe, Ku)*

**SOMM** ['sɔm] : [***som*** 1499] n.f. ; Somme (d'argent)
**Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Sant-Herbod, Ku)*

**SON** : [***son*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) (**s** prononcé **z**) ; Chanson
**Kanañ ur son** : Chanter une chanson *(Berrien, Ku)*

**SOÑJ / JOÑJ** : [***songe*** 1565-1568] n. (pl. **-iou**) ; Pensée / Idée
**E soñj zo pluñviñ houzh** : Il a dans l'idée se la faire / Il a dans l'idée de tirer son coup *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell dehoñ be ar gwellañ dalc'hmad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe, Ku)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus choñj pa oan dimeet** : Je me rappelle lorsque je me suis marié *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Be ba e joñj + *vb.*** : Avoir dans l'idée de + vb. ; **'Ma ket ba e joñj mond da Garais** : Il n'a pas dans l'idée d'aller à Carhaix *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be (en) soñj (da) + *vb.*** : Avoir l'intention de + vb. ; **Soñj é mond da Gallag da jom** : Il a l'intention d'aller habiter Callac *(Ku)*
loc. **Be ga'r soñj da + *vb.*** : Avoir l'intention de + vb. ; **Ga'r soñj emañ d'hond da Gallag** : Il a l'intention d'aller à Callac *(Bulad, Ku) ;* **Ga'r soñj on da zibriñ pato** : J'ai l'intention de manger des patates *(Bulad, Ku)*

loc. **Be soñj da ub da + *vb.*** : Avoir l'intention de + vb. ; **Soñj é dehañ d'hond da Gallag** : Il a l'intention d'aller à Callac *(Bulad, Ku)*
loc. **Dalc'hen soñj deus** : Se rappeler de / Garder en tête ; **Set' ablame-se debowe meus dalc'het soñj deus outi** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Displeg e soñj** : Exprimer ses pensées ; **Be zo tud ar mod-se ha faot ket dehe displeg o soñj** : Il y a des gens comme-ça qui n'aiment pas trop exprimer ce qu'ils pensent *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond ba e soñj** : Passer par la tête ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien, Ku)*
loc. **Dond da soñj da + ub.** : (Re)venir à l'esprit de + n.m. ; **Bremañ zo deut da soñj din** : Ça m'est revenu maintenant *(Plouïe, Ku)*
loc. **... ha meus soñj** : ... et dont je rappelle ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaoud choñj ba** : Arriver de penser à ; **Me mes choñj ba'n dra-he a-wechou** : Il m'arrive parfois d'y penser *(Berrien, Ku)*
loc. **Kaoud joñj deus** : Se rappeler de / Se souvenir de ; **'Ma ket joñj deus an dra-he** : Ça m'était sorti de la tête *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re gozh ahan'h, ar re zo koshoc'h eviton-me un tamm bi'n ahe deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi se souviennent encore de ça *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kaoud joñj + vb.** : Avoir souvenir de + vb. ; **Meus joñj gwel 'nehoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Lakad ba e joñj + *vb.*** : (Avoir dans l'idée de / Se décider à) + vb. ; **Laket neus ba e joñj mond da Garais** : Il a dans l'idée d'aller à Carhaix *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lar(ed) (d'e / en e) soñj** : Se dire (en soi-même) ; **Lared a reen da ma soñj** : Je me disais en moi-même *(Plouïe, Ku)* ; **Ha lare en e soñj** : Et se disait en lui-même *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober e choñj (ga(nt) ub) da + *vb.*** : Se décider à + vb. ; **Ha ganomp-ni oa gwraet hor choñj da zond d'ar gêr** : Et nous nous étions décidés à rentrer à la maison *(Kastell-Ne', Ku)*
loc. **Sevel e joñj da ub (da) + *vb.*** : Se décider à / Décider de ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dehe d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Sant-Herbod, Ku)*

**SOÑJ(AL) / JOÑJ(AL)** : [***songal*** 1621] vb. ; Penser (à) / Songer (à) / Décider (de)
**A-benn ar fin 'ma joñjet mond** : J'avais finalement décidé d'aller *(Berrien, Ku)* ; **Heñw a soñj dehoñ é-hañw dreist d'ar re-all toud** : Il pense être supérieur à tout les autres *(Plouïe, Ku) ;* **Ha oan choñj penaos oa erru poent din mond da gowess** : Et je pensais qu'il était temps que j'aille me confesser *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Be (é) choñj(al) en udb** : Penser à qqchose ; **Set' oan choñj en dra-he an de-all** : Je pensais donc à ça l'autre jour *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**SONN** ['sõn] : [***son*** 1448] adj. ; Droit / Debout / Dressé / Abrupt
**Ar brug-se zo aes da ziboullañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupte muni d'un hoyau *(Poullaouen, Ku)*

**SONNIÑ** ['sõnə] : [***sonniñ*** 1992] vb. ; (se) Redresser
**Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez, Ku)*

**SORC'HENNAÑ** : [***sorc'hennañ*** 1992] vb. ; (s') Obséder / N'avoir la tête qu'à
**Sorc'hennet on ga'r plac'h-se** : Je suis obsédé par cette fille-là *(Plouïe, Ku)*

**SORT / SEURT** : [***sort*** 1519] n.m. (pl. **-ou**) ; Sorte / Genre / **UR SORT** : (en fin de phrase) ; Quand-même
**C'hwi lar din on bet (é) chom ba bord an hent kozh, med n'é ket ar sort hent-kozh a oa-hañw** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route, mais ce n'était pas ce genre de vieille route *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **(A-)bep sort mod** : De toute sorte ; **Be zo tud beb sort mod** : Il y avait des gens de toute sorte *(Plouïe, Ku)*
loc. **Deus ar sort + *vb.*** : Comme ; **Ur bann'h gwin kozh, mad, deus ar sort peus ket evet**

**pell zo** : Un verre de bon vieux vin, comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Deus ar sort-se** : De la sorte ; **Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Sort e-bed / Seurt e-bed** : Rien (du tout) ; **Amañ vé kleet sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Na sort e-bed, na da dommañ na da ivañ da da zibiñ** : Il n'avait rien, ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg, Ku)* ; **Oh nann ne glean sort e-bed ôtro-person** : Oh non je n'entends rien monsieur le recteur *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Ur sort** : Quand-même ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg, Ku)*

**SORTÏAL / SORTIO** : [***sortyal*** 1732] vb. ; Sortir
**Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg, Ku)*

**SOSSIETE** : n.f. (pl. **-ou**) ; Société
**'Oaint ket koñsideret mad ba'r sossiete ma 'keres** : Ils n'étaient pas bien considérés dans la société si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo akseptet ba'r sossiete** : Elle est bien intégrée dans la société *(Plouïe, Ku)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe, Ku)*

**SOUBENN** : [***soubenn*** 1499] n.f. (**s** prononcé **z**) ; Soupe
**Ur banne laezh d'ober soubenn 'benn imberr** : Un peu de lait pour faire de la soupe ce soir *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo hond da zistrempañ ar soubenn** : Je vais mettre la soupe à tremper / La soupe est prête *(Plouïe, Ku)*

**SOUDARD** : [***soudart*** 1632] n.m. (pl. **-ed**) ; Soldat
**Passeal ar reve 'vid gouzoud dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe, Ku)*

**SOUEIÑ** : [***soüehein*** 1732] vb. ; S'étonner
**Chomet oan soueet pé ma kle'et pe oad oa** : Je fus étonné d'entendre quel âge il avait *(Plouïe, Ku)*

**SOUHETAÑ** [su'ɛtə] ['swɛtə] : [***souhetiff*** 1519] vb. ; Souhaiter
**Blavezh mad a souhetan dec'h, yec'hed ha prosperite, hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie *(Ku)*

**SOU(I)SSAÑ** : [***souza*** 1876] vb. ; Reculer (un cheval)
**Souissañ ar gaseg** : Reculer la jument *(Berrien, Ku)*

**SOUPLAAD** [su'pla:d] : [***soublaat*** 1732] vb. ; Assouplir

**SPARFELL** : [***sparfel*** 1499] n.m. ; Épervier / (**- bras**) Buse

**SPARFELLAÑ** : vb. ; Déployer (ramure des arbres)
**Sparfellet ar gwe amañ** : Les arbres ont une belle ramure *(Plouïe, Ku)*

**SPERED** : [***speret*** 1499] n.m. ; Esprit / Jugeote / & **SPEREDOU / SPEREJOU** [spe're:du] [spe're:ʒu] : n. pl. ; Esprits / Personnes intelligentes
**Ur spered flaw** : Un esprit inconsistant *(Poullaouen, Ku)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell dehoñ be ar gwellañ dalc'hmad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe, Ku)*
loc. **É nijal 'ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe, Ku)*.

**SPESSIAL** : [***special*** 1499] adj. ; Spéciale / Spécialisé(e)
**Un ti spessial** : Un centre spécialisé

**SPILHOU MAMM-GOZH** : n. pl. ; Pélargonium(s) (petite fleur rouge/rose que l'on trouve partout en Bretagne)

**SPINAÑ** ['spiːnə] : [***spina*** 1716] vb. ; Effleurer / Imposer les mains (guérisseur)
loc. **Spinañ deus an daroued** : Guérir des dartres en imposant les mains *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus choñj mad gwel ur voèreb da ma za-kozh ha spine deus an darouedenn** : Je me rappelle bien voir une tante de mon grand-père qui guérissait de la dartre *(Plouïe, Ku)*

**SPONT** : [***spont*** 1499] adj. ; Fameux / & n.m. ; Peur
**Ur meus spont !** : Un repas fameux ! *(Skrigneg, Ku)*

**SPONTUS** : [***spontus*** 1519] adj. ; Effrayant / D'enfer (bruit) / Épouvantable
**An dra-he ree un drous spontus** : Ça faisait un boucan d'enfer *(Plouïe, Ku)*

**SPU(L)FAÑ** ['spyfə] ['spylfə] : vb. ; Ébouriffer
**Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et aux cheveux ébouriffés *(Sant-Herbod, Ku)*

**STAD** [staːt] : [vx. br. ***stat***] n.f. ; État / Condition / Situation
**Ken trist ma stad 'vel hoc'h heñi doc'h** : Je suis dans une situation aussi précaire que la votre *(Sant-Herbod, Ku)*

**STAG** : [***stac*** 1519] n.m. ; Attache / & adj. ; Frontalier(e)
**Med amañ nin zo stag deus parres Lokmarïa** : Mais nous ici nous sommes frontaliers de la paroisse de Locmaria-Berrien *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober ur stag war e vann'h** : Tremper le bout des lèvres ; **Yann na ket gwraet 'med ur stag war e vann'h** : Yann n'avait fait que tremper le bout des lèvres *(Skrigneg, Ku)*

**STAG(AÑ)** : [***stagaff*** 1632] vb. ; Attacher
**Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Hezh a stag e zorn deus e vone / Hezh é stag deus e groc'henn** : C'est un grippe-sous *(Plouïe, Ku)*
loc. **Stag e hinou deus** : Scotché(e) à (fig.) ; **Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe, Ku)*

**STAL** : [***stal*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) : Magasin / Étale / Affaire
**E stal zo brilabrailh** : Son magasin est en désordre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Lipet é e stal gantoñ** : Son affaire est en faillite *(Plouïe, Ku)*

**STANKAÑ** : [***stanquaff*** 1499] vb. ; Boucher
**Ar wazh zo stanket** : Le ruisseau est bouché *(Berrien, Ku)*

**STAOTAD / STAOTAAD** : [***stautet*** 1499] vb. ; Pisser
**Un ibil peus da staotad** : Tu as une bite pour pisser *(Skrigneg, Ku)*

**STARD / STERD** : [***start*** 1632] adj. ; Dur(e) / Difficile / Rigoureux (-se) / & adv. Fermement
**Un devezh sterd** : Une dure journée *(Ku)* ; **Alïes ba'r feurmou bras vije stertoc'h dalc'hmad evid ba'r feurmou krenn ha ba'r feurmou bi'n** : Le travail était souvent plus dur dans les grandes fermes que dans les moyennes et les petites *(Plouïe, Ku)* ; **Lak ar laezh bar'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg, Ku)* ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé stard bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe, Ku)* ; **Douarou ha vise sterd da labourad anehe** : Des terres difficilement arables *(Plouïe, Ku)* ; **Stard a vise dehi pegur vise ket kemend a gred dehi** : C'était dur pour elle puisqu'elle n'avait pas tellement de crédibilité *(Plouïe, Ku)*

**STARDAÑ** : [***stardaff*** 1633] vb. ; Serrer
**Stardañ mat ar c'harrad foenn** : Bien serrer la charretée de foin *(Plouïe, Ku)*

**STENN** : [***styn*** XVe] adj. ; Tendu(e)
loc. **Stenn war ar jujou** : Physiquement difficile *(Plouïe, Ku)*

**STÊR** : [vx. br. ***staer***] n.f. (pl. **-iou**) ; Fleuve / Rivière / Lavoir
**Da beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe, Ku)* ; **Ar stêr-se 'h a tre da beked Brennilis** : Ce fleuve-là va jusqu'à Brennilis *(Plouïe, Ku)*

**STLEJAÑ / CHLEJAÑ** : [***stlegea*** 1659] vb. ; Trainer
**Hemañ vé é chlejañ dalc'hmad** : Il est constamment à la traine *(Plouïe, Ku)* ; **Chlejañ e labour** : Trainer son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ 'ma an traou é chlejañ partoud** : Ici les choses trainent partout *(Plouïe, Ku)* ; **Chlejañ e re(w)r** : Trainer son cul / Lambiner *(Plouïe, Ku)*

**STLEJ-LABOUR / CHLEJ-LABOUR** : n.m. ; Retardataire (dans son travail)
**Ur chlej-labour** : Un retardataire dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**STOKAÑ** : [***stoqua*** 1659] vb. ; Brader / Solder (cf. **STROPAÑ**)
**Red é stokañ pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe, Ku)*

**STOUP** [stup] : [***stoup*** 1499] n.m. ; Étoupe
**Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien tenue de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat, Ku)*

**STOUPA(D)** ['stupə(t)] : [***stoupa*** 1927] vb. ; Chercher de l'étoupe
**Aet é da stoupad da Leon** : Il est parti chercher de l'étoupe en Léon *(An Uhelgoat, Ku)*

**STOURM(IÑ)** : [***stourmi*** 1716] vb. ; (se) Battre / Batailler
**Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé il fallait batailler *(Skrigneg, Ku)*

**STRAKAÑ / STRAKAL** : [***straquein*** 1723] vb. ; Cogner / Déflagrer / Exploser / Tonner
**Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ, ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Strakañ mein** : Cogner des pierres l'une contre l'autre ; **Ar lapouss-strak, hemañ ra trous 'vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen, Ku)*

**STRAKÉRES** [stra'ke:rəs] : [***stracqlerès*** 1732] n.f. ; Matériel pétaradant
**Red é dec'h duskeuz din ho strakéres !** : Il faut que vous me montriez votre matériel pétaradant ! *(Poullaouen, Ku)*

**STRINKAÑ** : [***strincquaff*** 1633] vb. ; Éclabousser / Éjecter
**Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Strinkañ ub da skrapad** : Envoyer qqn valdinguer ; **Strinket o zri da skrapad** : Je les ai envoyé valdinguer (eux-trois) *(Ar Fouillez, Ku)*

**STROPAÑ** : [***stropa*** 1716] vb. ; Brader / Solder (cf. **STOKAÑ**)
**Red é stropañ pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe, Ku)*

**STRUFAD / STRUFAGN** : n.m. (pl. **strufajou / strufagnou**) : Crachin (cf. **SKOULFAD**)

**STRUJ** : [***struich*** 1732] n.m. (pl. **-ou**) ; Fertilité / Reproduction
loc. **Ober struj** : Bien se reproduire ; **Houzh ree struj** : Elle se reproduisait bien *(Plouïe, Ku)*

**STRUJ(AÑ)** : [***strugea*** 1732] vb. ; Proliférer / Se reproduire / Faire beaucoup d'enfants
**Strujet (mad) deus** : Elle a fait beaucoup d'enfants *(Plouïe, Ku)* ; **Struj (mad) a ra** : Elle fait

beaucoup d'enfants *(Plouïe, Ku)*

**STU** [sty:] : [***stuz*** 1530] (pl. **-iou**) n.f. ; Assolement / Conditionnement / & adj. (terre) Préparée à recevoir la semence
**Ba'r park-mañ zo stu winizh** : Dans ce champs il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleyben, Ku)* ; **Renket mad é e stuiou gantañ** : Il a bien combiné ses assolements *(Pleyben, Ku)*
loc. **Douar stu** : Terre préparée à recevoir la semence *(Pleyben, Ku)*

**STUMM** : [vx. br. ***stum***] n.f. ; Manière / Apparence
**Neus ket stumm vad e-bed evid diluiañ e labour** : Il ne s'y prend pas bien dans l'organisation de son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Ar stumm ma ka'et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen, Ku)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm 'vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell dehoñ be ar gwellañ dalc'hmad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe, Ku)*

**STUMMIÑ** : [***stumein*** 1904] vb. ; (se) Former / Tailler / Prévoir / (se) Présenter
**Hemañ zo stummet da neuial** : Il est taillé pour la nage *(Plouïe, Ku)* ; **Pé vise stummet vie bet un devezh mad** : Quand on prévoyait une bonne journée *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe, Ku)* ; **Ha be zo re all ha' zo mïoc'h stummet evid ar laezh** : Et il y en a d'autres qui sont plus taillées pour faire du lait (vaches) *(Plouïe, Ku)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel)** : Le temps est (à la pluie / au vent) *(Plouïe, Ku)*

**SUILHAÑ** : [***suilla*** 1659] vb. ; Brûler superficiellement / Roussir
**Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe, Ku)*

**SUL** : [vx. br. ***sul***] n.m. (**s** prononcé **z**) ; Dimanche
loc. **Labour-sul, labour nul** : Travail du dimanche, travail nul ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, 'houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe, Ku)*

**SUR** : [***sur*** 1499] adv. ; Sûr (-ement) / Certain(ement) / À coup sûr
**« Oh ya sur » lar-hi** : « Oh oui sûrement » dit-elle *(Leuhan, Ku)* ; **Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe, Ku)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que sous aurons de l'argent *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Heñ n'ho ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera pas à la maison sûrement avant demain *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ene oa bet ur friko, n'é ket 'vel dre amañ, sur 'hat !** : Là il y avait eu un banquet, ce n'est pas comme par ici, ça c'est sûr ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **For(z)-sur** : À coup sûr ; **Me meus kleet hoñzh bremañ zo, forz-sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Kasi-sur** : Quasi(ment) sûr ; **Med kasi-sur a-walc'h 'h on 'n-om dromplañ** : Je suis quasiment sûr de me tromper *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Protik(a)mant-sur** : Pratiquement sûr ; **Protikmant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe, Ku)*
loc. **Sur a-walc'h** : Sûrement ; **Sur a-walc'h na bet memestra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg, Ku)*

**SUR-MESUR** : adj. ; Sur-mesure
**Dilhad mad, ha dilhad sur-mesur, re vraw** : De bons vêtements, et des vêtements sur-mesure, de beaux vêtements *(Plonevez ar Faou, Ku)*

**SURPREN(IÑ)** : [***sourprenaff*** 1519] vb. ; Surprendre

**Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe, Ku)*

**'TA** : adv. ; Donc (cf. **(E)TA**)

**TABAOT(R)** [ta'bowt] : [***tourc'hpaotr*** 1992] n.m. ; Virago

**TACH** : [***taig*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Clou / & fig. Tune / Pognon / Oseille (cf. **GLOW**)
**Neus ket kalz a dachou kin / Neus ket kalz tachou kin** : Il n'a plus beaucoup de tunes *(Plouïe, Ku)*

**TACHENN** : [***tachenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Terrain
loc. **Mestr war an dachenn** : Maître des lieux ; **Mestr ataw war an dachenn** : Toujours le maître des lieux *(Ar Fouillez, Ku)*

**TAD** : [vx. br. ***tat***] n.m. (pl. **-ou**) ; Père / Mâle
**Ar paotr zo heñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien, Ku)* ; **Ma zad oa yowank pa oa deut d'ar velen ahe** : Mon père était jeune lorsqu'il est venu au moulin *(Berrien, Ku)* ; **Ar jistr zo mad med ar gwin é an tad** : Le cidre est bon mais le vin est le meilleur *(Ku)* ; **Matresse ray 'vel e da-kozh, ma zad ha oa tad da hanter-kant la** : Peut-être fera-t-il comme son grand-père, mon père était père à cinquante ans *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da dad** : Devenir père ; **Te zo hond da dad** : Tu vas devenir père *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Tad-moualc'h** : Merle mâle ; **An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais, Ku)*

**TAD-KÀER** : Beau-père (cf. **LESTAD**)
**Ma zad-kàer benn pa oa deut an hañw** : Mon beau-père quand l'été était venu *(Skrigneg, Ku)*

**TA(D)-KOZH** : n.m. ; Grand-père
**Ta-kozh Jean** : Le grand-père de Jean *(Plouïe, Ku)* ; **Hezh é kamarad ta-kozh** : C'est le copain de grand-père *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe, Ku)* ; **Matresse ray 'vel e da-kozh, ma zad, ha oa tad da hanter-kant la** : Peut-être fera-t-il comme son grand-père, mon père était père à cinquante ans *(Plouïe, Ku)*

**TAKAD** : [***takad*** 1927] n.m. (pl. **-ou / takajou**) ; Zone / Période / Endroit (lieu)
**Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe, Ku)* ; **Petra vé laret deus an takad-mañ amañ 'ta ?** : Qu'est-ce qu'on dit de cette période-ci ? *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he zepand deus an takad lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe, Ku)*

**TAKENN** : [***taqenn*** 1732] n.f. ; Goutte
loc. **Pass kleo takenn e-bed / Pass kleo un dakenn** : Ne rien entendre / Entendre que-dalle ; **Amañ vé ket kleet takenn e-bed** : Ici on entend que-dalle *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **'Vé ket kleet un dakenn** : On n'entend rien du tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**TALFAST(ED/AÑ) / TAL(A)FASSAÑ** : [***talfasa*** 1876] vb. ; Bâcler le travail / Bricoler
**N'eus ket gwraet 'med talfasted e labour** : Il n'a fait que bâcler son travail *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ ra nemed talfastañ traou, na echu netra, ur mesker-labour** : Il ne fait que bricoler, il ne finit rien, il mélange tout *(Plouïe, Ku)*

**TALFASSER / TALAFASSER** : [***talfaser*** 1890] n.m. ; Bricoleur du dimanche / Bricolo
**Ablame betra heus laret d'un talafasser d'ond d'ober da labour dit ?!** : Mais pourquoi as-tu demandé à ce bricoleur du dimanche de venir faire ton travail ?! *(An Uhelgoat, Ku)*

**TALVEO** : [***taluout*** 1499] vb. ; Valoir
**Tud dister-tre, tud ha dalveeent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand chose *(Plouïe, Ku)* ; **Mignoc'h dal e hern 'vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Talveo ar boan** : Valoir la peine ; **Dal k(et) ar boan din** : Ça ne vaut plus la pleine pour moi *(Sant-Herbod, Ku)*

**TÂMALIÑ** : [***tamalein*** 1723] vb. ; Accuser / Imputer un méfait à qqn
loc. **Ar bugel-mañ zo tâmalet da Jean** : La naissance de cet enfant impute à Jean *(Plouïe, Ku)*

**TAMM** : [***tam*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) : Peu (de) (sert aussi à décrire qqn ou qlque chose) / Bout (de)
**Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe, Ku)* ; **Ha oa un tamm vaoues kozh du-se** : Il se trouvait là une petite vieille femme *(Leuhan, Ku)* ; **Ba blassou vé gwraet tammou papred** : Ça se pratique toujours par endroit *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm bi'n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe, Ku)* ; **Lennet meus tammou traou all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe, Ku)* ; **Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe, Ku)* ; **Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien, Ku)* ; **Rôet peus un tamm diskadurezh dehoñ ?** : Tu lui a donné un peu d'instruction ? *(Berrien, Ku)* ; **Be zo tud ha neugn ket tamm ambissïon e-bed** : Il y a des gens qui n'ont aucune ambition *(Plouïe, Ku)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de blé *(Plouïe, Ku)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait un peu aussi un peu selon les sortes de gens *(Plouïe, Ku)* ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe, Ku)* ; **Maleürus e damm doare** : Dans une situation précaire *(Skrigneg, Ku)* ; **Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war e horre** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg, Ku)* ; **Un tamm mone vie ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe, Ku)* ; **Med n'ouzon tamm da berag** : Mais je ne sais du tout pour quelle raison *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm torchañ d'ar voutailh** : Un petit coup de torchon sur la bouteille *(Skrigneg, Ku)* ; **'Gomprenon ket tamm brezhoneg gate** : Je ne comprends pas leur breton *(Berrien, Ku)* ; **Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa-Berrien)* ; **Tammou mad vise ba'r fweskenn dalc'hmad** : Il y en avait toujours pas mal dans la fesse (la chair, viande) *(Plouïe, Ku)* ; **Rowliet on un tamm** : Je suis un peu enroué *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hemañ neus ket tamm pekad !** : Il n'a rien dans le cigare ! (fig) *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba blassou vé gwraet tammou c'hoazh** : On le fait encore par endroit *(Plouïe, Ku)* ; **Hag un tamm geis oa gwraet dehoñ 'e** : Et elle le chauffa un peu aussi *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien, Ku)*
loc. **Tamm e-bed** : Pas du tout ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe, Ku)* ; **Ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h 'vid ar re-all** : Il n'est pourtant pas du tout meilleur que les autres *(Plouïe, Ku)*

**TAMPIR** : loc. n. inv. ; Tant pis (cf. **GWAZH A-SE**)
**Tampir 'vintoñ** : Tant pis pour lui *(An Uhelgoat, Ku)*

**TAN** : [vx. br. ***tan***] n.m. ; Feu / Incendie
**Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe, Ku)* ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vie partïet mad an tan en-dro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu reprenne... *(Plouïe, Ku)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan da tomm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu se réchauffer au coin du feu *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Lak an treber war an tan** : Met le trépied sur le feu *(Plouïe, Ku)*

loc. **Be etre dour ha tan** : Être entre deux eaux *(Plouïe, Ku)*
loc. **C'hweo an tan** : Allumer le feu ; **C'hweo an tan dehoñ ba'n i rewr, mo-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg, Ku)* ; **Bremañ 'h an da c'hweo an tan ba'r forn** : Je vais maintenant allumer le feu dans le four *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Chouk(añ) an tan** : Mettre le feu ; **Chouk an tan ba'n ti** : Le feu mis à la maison *(Kergrist-Moelou)*
loc. **Koueo deus ar billig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la billig au feu) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober tan dehi** : Foncer ; **Hezh a ra tan dehi** : Il fonce *(Plouïe, Ku)* ; **Ale tan dehi !** : Allez on y va ! *(Plouïe, Ku)*

**TAN-MOUG** : n.m. ; Du feu qui couve
**Pegur mamp owen la vije bet chomet takadou matresse ba-kreis ar bern, ha vije bet tan-moug barzh** : Car nous avions peur qu'il soit resté peut-être des zones dans le milieu du tas, et qu'il y ait du feu qui couve à l'intérieur *(Plouïe, Ku)*

**TANTAD** : [***tantat*** 1659] n.m. ; Flambée / Grand feu / Bûcher
**Tantad Gouel Yann vise gwraet** : On faisait le feu de la Saint-Jean *(Plouïe, Ku)*

**TAOL(AÑ) / TEUREL** : [***teuleur*** XVIe] vb. ; Jeter / & Filer
loc. **Taol arc'hant da ub.** : Filer de l'argent à qqn ; **Peus kime taol deg mil lur din 'vel ar person hag é mad !** : Tu n'as qu'à me filer dix mille francs comme le recteur et c'est bon ! *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Taol e voutou** : Se déchausser / Ôter ses chaussures ; **N'oc'h ket 'vid taol ho poutou kar ar vein zo karnet** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures car les pierres sont racornies *(Berrien, Ku)*
loc. **Taol udb. da vale** : Expulser qqchose / Éjecter qqchose ; **Taolañ toud ar pladad-bleud da vale** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen, Ku)*

**TAOL** : [***taoul*** 1499] n.m. (pl. **-iou**) ; Coup
**Un taol-penn** : Un coup de tête *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Un taol-krenn** : Un coup de trique *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par dessus le marché *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **An taol-mañ** : Ce coup-ci ; **An taol-mañ 'h ay toud an traou 'n ur vouletenn ga'n a'el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Dond d'un taol** : Venir d'un coup ; **An dra-he teu ket d'un taol ar mod-se** : Ça vient pas d'un coup comme ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ un taol-kolier** : Donner un coup de collier (fig.) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ un taol-lañs da hal ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe, Ku)*

**TAOL** : [***taul*** 1499] n.f. (pl. **-iou**) ; Table
**Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg, Ku)* ; **Ba blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe, Ku)* ; **Ba ti hezh a vé treut an daol** : Chez lui la table est chiche *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm pallen laket war an daol 'benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe, Ku)* ; **Hag an hini gozh all ba kouch an daol** : Et l'autre vieille dans le renfoncement de la table *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Deus taol** : À table *(Ku)* ; **'N-om lakad deus taol ga'r re all** : Se mettre à table avec les autres *(Plouïe, Ku)*

**TAPADENN** [ta'pa:dən] : [***tapadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou**) ; Goutte / Attrape

**TAPAÑ / TAPED** : [***tapa*** 1732] vb. ; Attraper / Prendre au piège
**Ahe oa tapet hañ** : Là il était pris au piège / Il s'est fait attraper *(Plouïe, Ku)* ; **Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe, Ku)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Kastell Ne', Ku)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quel manière je me serais fait attraper *(Plouïe, Ku)* ; **Ene mamp tapet un nebeud boched, ha oa didrous gate** : Là-bas nous y avons pris quelques boches, ils étaient silencieux *(Plouïe, Ku)* ;

**Heñzh 'ho a-walc'h 'vid tap anehoñ** : Il sera bon pour se faire prendre *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me vo gol dapet** : Je serai sacrément pris au piège *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Tapet o-zri ba'r forn** : Tous les trois pris au piège dans le four *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Me lako picher 'benn 'berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe, Ku)* ; **Ha heñw tap anehoñ ha led 'nehoñ war an daol** : Et il le chope et l'étale sur la table *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Be tapet diveet gad e labour** : Avoir du retard dans son travail ; **Tapet é diveet gad he labour** : Elle a du retard dans son travail *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Tap an hent en-dro** : Rattraper la route ; **Da dap an hent-pras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Sant-Herbod)*
loc. **Tap(ed) bec'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tapet é ba'r lass / Tapet é ba e houll** : L'affaire est close (vendu trop vite, au dépend du vendeur) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tap krog ba** : Choper par ; **Heñw tap krog ba e blew** : Il le chope par les cheveux *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Tapañ ur lardadenn** : Recevoir une correction ; **Tapet na ur lardadenn** : Il avait reçu une correction *(Poullaouen, Ku)*
loc. **Tap(ed) un devezh kozh** : Se taper une sale journée / une dure journée ; **Fenos meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe, Ku)*
loc. **Taped un treitad** : Prendre une raclée ; **Un treitad peus tapet** : Vous avez pris une belle raclée *(Berrien, Ku)*
loc. **Taped ur bordead** : Prendre une rafale (alcool) ; **Tapet neus ur bordead** : Il a pris une rafale *(Plouïe, Ku)*
loc. **Tap(ed) ur fluskadenn** : Prendre une déculottée ; **Tapet neus ur fluskadenn** : Il a ramassé une déculottée (aux cartes) *(Plouïe, Ku)*

**TAPER** : [***taper*** 1992] n.m. (pl. **-ien**) ; Personne qui attrape
loc. **Taper lapoussed** : Écouteur aux portes ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-prenestr un' mennañket, pe toull an nor un' bennañket : Hezh zo un taper lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg, Ku)*

**TAROW** : [vx. br. ***taruu*** ; ***taru*** 1499] n.m. (pl. **-ed**) ; Taureau
**Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe, Ku)*

**TAROW-MOUALC'H** : n.m. ; Merle (mâle) (cf. **MAL-MOUALC'H)**
loc. **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe, Ku)*

**TASTO(R)NER** : [***tastournér*** 1723] n.m. (pl. **-ien**) ; Tâtonneur
**Hezh zo un tastoner, 'oar ket 'n-im zibrouilh mad ba e labour** : C'est un tâtonneur, il ne sait pas bien s'y prendre dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**TECH** : [***teig*** 1557] n.m. (pl. **-ou**) ; Penchant / Tendance / Côté (fig.)
**Lod nise techou fall** : Certains avaient de mauvais penchants *(Plouïe, Ku)* ; **Hounn' neus un tech** : Elle a un défaut *(Plouïe, Ku)*

**TECHAÑ** : [***techa*** 1732] vb. ; Être enclin à / Avoir un penchant pour
loc. **Be techet fall** : Être tendancieux ; **Houzh zo techet fall** : Elle est tendancieuse *(Plouïe, Ku)*

**TEIL** : [***teil*** 1499] n.m. ; Fumier
**Kass teil d'ar park** : Envoyer le fumier au champ *(Plouïe, Ku)* ; **Na temz na teil set' an dra-**

**he vé douar treut** : Ni engrais ni fumier voilà de la terre pauvre *(Skrigneg, Ku)* ; **Skuilhañ teil** : Épandre du fumier *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ neus ur charreadeg-teil d'ober** : Il a un grand charroi de fumier à faire *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Chom war e deil** : Rester tard au lit / Faire la grasse mat' ; **Chomet é war e deil** : Il est resté au lit *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur saw deil** : Un petit tas de fumier (éparpillé sur le champ) *(An Uhelgoat, Ku)*

**TEIL(AD)** : [***teilad*** 1992] vb. ; Fumer (la terre)
**C'hwi a deil mad** : Vous fumez bien / Vous mettez trop de beurre (sur votre pain) *(Plouïe, Ku)*

**TEIN / TAGN** : [***teign*** 1716] adj. ; Teigne(ux)
**Ar chô-mañ zo tein** : Ce cheval est teigneux *(Skrigneg, Ku)*

**TELE** : n.m. ; Télé
**Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe, Ku)* ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe, Ku)* ; **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe, Ku)*

**TELEFONIÑ** : vb. ; Téléphoner
**Telefonet feus d'i famm ?** : As-tu téléphoné à ta mère ? *(Kallag, Ku)*

**TEMZ** : [***témps*** 1732] n.m. ; Amendement / Engrais / Fertilisant
**(G)wachiñ ar prajou vise gwraet evid dour(iñ) anehe pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des rigoles dans les prés pour les irriguer puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe, Ku)* ; **Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg, Ku)* ; **Na bren ket (a) demz da lakad d'i zouar** : Il n'achète pas d'engrais pour mettre sur sa terre *(Skrigneg, Ku)*

**TEMZ(AÑ) / TEMZ(IÑ)** : [***temza*** 1927] vb. ; Amender / Mettre de l'engrais / Assaisonner / Graisser
**Temzañ mad a res !** : Tu garnies bien (ta tartine de beurre, de confiture etc...) *(Skrigneg, Ku)*

**TENN** : [***tenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Tir / Coup (d'arme à feu)
**Neuhe oa ket kalz a dennou kin** : Il n'y avait donc plus beaucoup de tirs *(Plouïe, Ku)* ; **C'hwi peus ur vusuilh dow denn !** : Vous vous avez un fusil à deux coups ! *(Poullaouen, Ku)*

**TENNADEG** [tɛ'naːdɛk] : [***tennadec*** 1659] n.f. ; Rafle / Arrache (de)
**Un dennadeg** : Une rafle *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**TENN(AÑ) / TENN(O)** : [***tennaff*** 1499] vb. ; Tirer / Retirer / Arracher
**Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe, Ku)* ; **Nin 'meump ket dilhad e-bed da denn 'namp** : Nous n'avons aucun vêtement à enlever *(Plouïe, Ku)* ; **Ha pechiou-kanol an amerikaned da denno war ar boched** : Et les canons des américains de tirer sur les boches *(Plouïe, Ku)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe, Ku)* ; **Tenn da'n tu klei** : Tirer sur la gauche *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo hond da denn ma dilhad** : Je vais retirer mes vêtements *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Pé oa tennet e zilhad gantoñ** : Quand il retira ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Tennañ ur bordead** : Faire une grande soûlerie, beuverie *(Plouïe, Ku)*

**TENNER** : [***tènnèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien**) ; Tireur
loc. **Tenner ku** : Tireur embusqué ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe, Ku)*

**TEÑVAL** : [vx. br. ***temoel*** ; ***theffhal*** 1499] adj. & subst. : Sombre / Obscure (-itée)
**Ha vijes ba'n teñval dija a-walc'h a-benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi

dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe, Ku)* ; **Un tammig ti teñval** : Une petite maison sombre *(Leuhan, Ku)* ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien le temps est sombre en Décembre *(An Uhelgoat, Ku)*

**TERRUPL** : [***terribl*** 1499] adj. ; Terrible / Plantureuse / Bien charpenté
**Un dén terrupl ha' blije mignoc'h d'ar merc'hed** : Une homme bien charpenté plaisait plus aux femmes *(Plouïe, Ku)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur plac'h terrupl** : Une femme plantureuse / Une très belle femme ; **Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe, Ku)*

**TEUK** : [***teuk*** 1927] adj. & subst. ; Nigaud / Nullard / Qui n'avance pas / Qui ne fait rien
loc. **Hast buan, ma-kas pi-teuk !** : Mais dépêche-toi, espèce de mou du gland *(Skrigneg, Ku)*

**TEUKER** : [***teuker*** 1927] n.m. ; Personne hésitante
**N'é ket 'med un teuker, n'eus dilu e-bed ba e labour** : Il n'avance pas, il n'a aucune organisation dans son travail *(Plouïe, Ku)*

**TEW** : [***teu*** 1255] adj. ; Épais(se) / Gros(se)
**Ken tew an erc'h war an douar 'vel eh é !** : La neige si épaisse sur le sol ! *(Skrigneg, Ku)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe, Ku)*

**TI** : [vx. br. ***ti*** 1050] n.m. (pl. **tïer**) ; Maison / Centre / Demeure / Office / Institut / & (**- ub.**) Chez (qqn)
**An dra-se zo un ti spessial evid ar re zo Parkinson** : C'est un institut spécialisé pour les malades de Parkinson *(Plouïe, Ku)* ; **Un tammig ti bihan** : Un toute petite maison *(Leuhan, Ku)* ; **Un tammig ti (trist / teñval)** : Une petite maison (triste / sombre) *(Leuhan, Ku)* ; **Deus en ti dizhtu** : Viens de suite dans la maison *(Skrigneg, Ku)* ; **Un ti penvidig** : Une riche demeure *(Plouïe, Ku)* ; **Lakad urzh e-ba'h an ti** : Mettre de l'ordre dans la maison *(Ar Fouillez, Ku)* ; **An ti neus ket gwerzhet** : Il n'a pas vendu la maison *(Berrien, Ku)* ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a une vieille maison là où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe, Ku)* ; **Un tastum tïer kozh** : Un ramassis de vieilles maisons *(Plouïe, Ku)* ; **An ti koshou ba-dreñw ahe his-se** : La plus vieille maison derrière là-même *(Plouïe, Ku)* ; **Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti** : Et la vieille dans le bout de la maison *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ba ti ub** : Chez qqn ; **Un devezh-dorna ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe, Ku)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien, Ku)*
loc. **Cheñch penn d'an ti / Pil an ti** : Chercher qqchose et mettre la maison sans dessus-dessous pour la trouver *(Plouïe, Ku)*
loc. **Labour(ad) ba'n eil ti d'egile** : Travailler à la demande (d'une maison à l'autre) ; **Pé vise labouret ba'n eil ti d'egile** : Quand on travaillait à la demande *(Plouïe, Ku)*
loc. **Mond da di ub.** : Aller chez qqn ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé chez elle la nuit *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Penn an ti** : Le pignon de la maison
loc. **Un ti chañsus** : Une maison (exploitation agricole) où les gens restent travailler ; **N'é ket un ti chañsus** : Dans cette maison les gens passent mais ne restent pas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Un ti 'vid ar vakeñchou** : Une maison de vacances ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti 'vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe, Ku)*

**TÏEGEZH** : [***tyeguez*** XVIe] n.m. (pl. **tïegechou**) ; Famille / Ménage (un)
**Gwelloc'h blij ar labour park dehoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe, Ku)*

**TI-KARR** : n.m. ; Grange
loc. **Penn an ti-karr** : Le pignon de la maison ; **Charrad 'nehe barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais, Ku)*

**TIK** : [***tik*** 1904] n.m. ; Tic / & adj. (cheval qui fait trop de ruades) Vicieux
**Ar chô-mañ ra ruadennou re alïes, hemañ zo tik** : Ce cheval donne des ruades trop souvent, il est vicieux *(Skrigneg, Ku)* ; **Tik é ar veuc'h-mañ** : Cette vache est vicieuse *(Plouïe, Ku)*

**TIKER** : [***tiker*** 1992] n.m. ; Licol (de cuir) (cf. **KABES**)
**Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vie laket dindan ar brid** : Le licol, ou un licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg, Ku)*

**TIR-BOUCHON** : n.m. ; Tire-bouchon (cf. **DISTANKER-BOUTAILHOU**)
**Hag an tir-bouchon barzh honn'zh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg, Ku)*

**TI-REPOS** : n.m. ; Maison de (retraite / repos)
**Med ba'h an ti-repos 'ma amañ** : Mais il est ici à la maison de retraite *(Berrien, Ku)*

**TI-SKO(U)L** [ti'skɔ:l] [ti'sku:l] : n.m. (pl. **tïer-skol**) ; Établissement scolaire
**Labourad a ra ba'h un ti-skol** : Il travaille dans un établissement scolaire *(Plouïe, Ku)*

**TOAS** : [***toas*** 1499] n.m. ; Pâte (à pain, à crêpe, à gâteau etc...)
**Me 'h a da lak toas go** : Je vais mettre la pâte en fermentation *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Mesket ha gwraet e doas gantoñ** : Il a mélangé et fait sa pâte *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Laket e doas da hoiñ** : Il a mis sa pâte en pousse *(Sant-Herbod, Ku)*

**TOK** : [***toc*** 1499] n.m. (pl. **-ou / -ow**) : Chapeau / Couvre-chef
**Ha tokow ar baotred 'h ê ga'n avel, n'oaint ket 'vid delc'hen 'nehe war o venn, pé vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent, ils n'arrivaient pas à les garder sur leur tête, quand on avait trouvé des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist-Moelou, Ku)* ; **Ur pezh den bras oa, hag e dok oa gantoñ war e benn lake anehoñ brassoc'h e benn a oa** : C'était un grand gars, et son chapeau faisait paraître sa tête plus grosse qu'elle ne l'était *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Un tok bras** : Un grand chapeau *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horre** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant-neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat, Ku)* ; **E dok oa kozh ha (h)uset** : Son chapeau était vieux et usé *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIXe début XXe Siècle) *(Plouïe, Ku)*

**TOMM** : [***tomm*** 1632] adj. ; Chaud(e)
loc. **Dond tomm da ub.** : Prendre un coup de chaud ; **Damaït teuy tomm domp amañ gi-mañ** : Tout à l'heure on va prendre un coup de chaud ici-même *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux *(Ku)*
loc. **Tomm hardi-piti / Tomm hardi-peuti** : Super chaud ; **Tomm hardi-piti an amzer !** : Le temps est super chaud ! *(Plouïe, Ku)* ; **Tomm hardi-peuti é bremañ** : Il fait maintenant super chaud *(Kergrist-Mouelou, Ku)*

**TOMMAÑ** : [***tomaff*** XVIe] vb. ; (se ré) Chauffer (& sex.)
**Deus da dommañ un tamm neuhe ma peus riw** : Viens donc te chauffer un peu si tu as froid *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Na sort e-bed, na da dommañ na da ivañ da da zibiñ** : Il n'avait rien, ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg, Ku)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg, Ku)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan da tomm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu se réchauffer au coin du feu *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Pé na tommet 'nehoñ mad 'e** : Quand elle l'avait également bien chauffé *(Sant-Herbod, Ku)*

**TON** : [***ton*** 1499] n.m. (pl. **-iou**) ; Air de musique / Ton / Amadouement (flatterie) / Couvée (selon l'auxiliaire)
loc. **Ober ton dehoñ** : Chercher à l'amadouer / Faire le lèche-cul / Donner de l'amour à un enfant ou à une femme *(Plouïe, Ku)*
loc. **Roiñ ton dehoñ** : Le couver *(Plouïe, Ku)*

**TONTOÑ** : n.m. (pl. **-iou**) ; Tonton
**Aet oan da wel un tontoñ da Sant-Riwal** : J'étais parti voir un tonton à Saint-Rivoal *(Berrien, Ku)* ; **E karr bihen tonton Jakes** : Dans la petite voiture du tonton Jaques *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé *(Plouïe, Ku)*

**TOPOS** ['tɔpɔs] : n.f. ; Personne trapue, râblée

**TORCHAÑ** : [***torchaff*** 1499] vb. ; Essuyer / Torcher / **TORCHAÑ** : n. vb. ; Un coup de torchon (pour nettoyer)
**Un tamm torchañ d'ar voutailh** : Un petit coup de torchon sur la bouteille *(Skrigneg, Ku)*

**TORCHENN** : [***torchenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou**) ; Oreiller / Coussin
**Lod-all lake ur brikol dehe lec'h lakomp un dorchenn** : Certains autres mettaient une bricole là ou nous mettons un coussin *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Torchenn-hesk** : Coussin de laîche ; **Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dehe** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg, Ku)*

**TORCH-NOUET** : n.m. ; Balluchon
**Med pezh oa oa laket toud bar'h un torch-nouet, bar'h un tamm torch gwenn ha gwraet dow skloum war e horre** : Mais tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon, un petit torchon blanc, deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)*

**TOR-NOS / TRO-NOS** [tər'nõːz] [trə'nõːz] : [vx. br. ***tor nos*** ; ***tronnos*** 1499] n.m ; Le lendemain
loc. **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-nos, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-nos** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat, Ku)*

**TORRER** : [***torrer*** 1633] n.m. ; Briseur (de) / Casseur (de)
loc. **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe, Ku)*

**TORR(IÑ)** : [***teriff*** 1499] vb. ; Casser / Briser
**Torret ar lañs** : Cassé(e) dans son élan *(Plouïe, Ku)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pal torriñ douar** : Bêche *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Torr ar vazh-youd** : Faire faillite ; **Torret é ar vazh-youd** : Il a fait faillite *(Plouïe, Ku)*

**TORR-PENN** : n.m. (pl. **torriou-penn**) ; Casse-pieds
**Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pied !!! *(Plouïe, Ku)*

**TORR-RE(W)R** : n.m. (pl. **torriou-re(w)r**) ; Casse-couilles
**Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pied !!! *(Plouïe, Ku)*

**TOSSER** : [***toser*** 1931] n.m. ; Dossière
**Ur juvendrïerenn dindan e gof, hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg, Ku)* ; **Un tosser 'h ee war i gein dehoñ** : On lui mettait une dossière sur le dos *(Skrigneg, Ku)*

**TOST** : [***tost*** 1499] adj. ; Près / Proche / Presque
**Aet é tost da greiste** : Il est presque midi *(Plouïe, Ku)* ; **Kaseg Veurzh, hounnezh a droc'h tost (ar yeot)** : Le vent d'est de Mars coupe (l'herbe) près du sol *(Plouïe, Ku)* ; **Tost ar glô** : La pluie est proche *(Plouïe, Ku)* ; **Pe oad é ? Tost da zow-ugent** : Quel âge a-t-il ? Proche de la quarantaine *(Plouïe, Ku)*

**TOSTADENN** : [***tostadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou**) ; Personne avare / Radin
**Pe-sort tostadenn !** : Quel radin ! *(Poullaouen, Ku)*

**TOUCHER** ['tuʃər] : [***toucher*** 1921] n.m. ; Cocher / Jockey / Pers. qui conduit le cheval au labour
**Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*

**TOUD** : [***tout*** 1519] conj. (placé avant et après) / adv. ; Tous (toutes) / Bien (beaucoup)
**Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonevez ar Faou, Ku)* ; **Evid ar wech toud** : Depuis toujours (mot-à-mot : Pour la fois toute) *(Ku)* ; **Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe, Ku)* ; **Me teu a-benn deuh oute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien, Ku)* ; **Hezh vank tou'n traou dehoñ** : Il veut tout pour lui *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Kasi-toud a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe, Ku)* ; **Toud ar re-all a'h ae 'e** : Tous les autres allaient également *(Plouïe, Ku)* ; **Med pezh oa oa laket toud bar'h un torch nouet** : Me tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon *(Skrigneg, Ku)* ; **Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe, Ku)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ a gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe, Ku)* ; **Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Sant-Herbod, Ku)* ; **An heñi oa é hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Douar mad evid toud** : De la terre bonne pour tout *(Plouïe, Ku)* ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe, Ku)* ; **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he, ha 'houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe, Ku)* ; **Ba Uhelgoat oa toud tud yowank ar c'hanton** : Il y avait tous les jeunes du canton à Huelgoat *(Plouïe, Ku)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm (a) doud** : Un peu de tout *(Skrigneg, Ku)* ; **Pegur ouie toud** : Puisqu'il savait tout *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Cherret oa toud** : Tout était fermé *(Plouïe, Ku)* ; **Setu 'ma toud din-me** : Voilà tout m'appartient *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ha-toud** : Et tout ; **Hezh vise kiget mad ba e gorf ha-toud** : Il était bien en chair et tout *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober toud** : Tout faire ; **Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*
loc. **Toud (ar) pezh a** : Tout ce (que, qui / dont) ; **Be zo re all ha' gred toud ar pezh a gleant kwa** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe, Ku)* ; **Ar person ree toud pezh vise d'ober** : Le recteur faisait tout ce qu'il y avait à faire *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce dont on avait besoin *(Berrien, Ku)*
loc. **Toud toud (toud) a ra** : Il fait vraiment tout ; **Ha toud toud a ree** : Et il faisait vraiment tout *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**TOUDER** ['tu:dɛr] : n.m. (pl. **-ed**) ; Hibou

**(E-)TOU(E)SK / (BA-)TOU(E)SK** : [***touësq*** 1732] prép. ; Parmi
**Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe, Ku)*

**TOUFOUILHEG** : [***toufoulieg*** 1992] n.m. ; Rondouillard / Grassouillet
**Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est

rondouillard ! *(Plouïe, Ku)*

**TOUIÑ** ['tui] : [***toeaff*** 1499] vb. ; Jurer
**'Douin ket kin** : Je ne jurerai plus *(Mael-Pestivien, Ku)*

**TOUKENN** ['tukən] : [***toukenn*** 1948] n.f. (pl. **-ou**) ; Dame-Jeanne (récipient en verre de 20L)
**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe, Ku)*

**TOULJUST** [tulʒyst] : adv. ; Tout juste
**Touljust naw mis** : Tout juste neuf mois *(Berrien, Ku)*

**TOULL** : [vx. br. ***tull*** ; ***toull*** 1499] n.m. (pl. **-ou**) ; Trou / Entrée / **TOULLIG** : Petit trou / Petite entrée
**Ur vantell hir leun a doullou** : Un long manteau plein de trous *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ha oa 'n-om ga'et dirag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg, Ku)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba un toull bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un se soit (caché) dans un trou *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ridell-toull** : Un crible percé / Qqn qui ne sait pas garder un secret ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe, Ku)*
loc. **Toull an nor** : Pas de (la) porte / Entrée d'un bâtiment ; **Ba toull an nor** : Au pas de la porte *(Plouïe, Ku)* ; **Ba toull e zor** : Au pas de sa porte *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Toull-prenestr** : Bord de fenêtre ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-prenestr un' mennañket, pe toull an nor un' bennañket** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Toullig fall** : Trou pourri / Coin paumé ; **An dow fallañ toullig** : Les deux pires trous pourris *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe, Ku)*

**TOULLAD** ['tulət] : [***toullad*** 1732] n.m. ; Pas mal de / Une quantité moyenne de
**Preparet oa un tamm amann, un toullad viou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg, Ku)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg, Ku)*

**TOULLAÑ** ['tulə] : [***toullaff*** 1499] vb. ; Trouer / Percer
**Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe, Ku)*

**TOULL-RE(W)R** : n.m. ; Trou du cul
loc. **Hemañ a faot dehoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe, Ku)*

**TOUPER** ['tupɛr] : [***toupard*** 1927] n.m. ; Courtaud (râblé et résistant)

**TOURNÉ** [tur'ne] : n.m. ; Tournée (raclée)
loc. **Plantañ un tourné da ub.** : Flanquer une tournée à qqn ; **Me zo hond da blantañ un tourné doc'h !**

**TOUSSEG** : [***toucec*** 1499] n.m. (pl. **-ed, -i**) ; Crapaud
**Ober kweg 'vel toussegi** : Faire coua comme les crapauds *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe, Ku)*

**TOUTAFED** : [***toutafet*** XIXe] adv. ; Tout à fait
**Memes, lakomp, re Poullaouen ahe gaoseant ket memes brezhoneg, pass toutafed** :

Même, par exemple, ceux de Poullaouen ne parlent pas le même breton, pas tout à fait *(Berrien, Ku)*

**TRA** : [vx. br. ***tra***] n.m. (mais mute comme un féminin : **An dra-se**, à mentionner donc comme un n.m.) (pl. **- ou**) ; Chose / & Acte (cf. **Ober traou** : Agir) / & Personnes / Animaux (indéfini)
**Me meus bet gwelet toud an dra-he, ha 'houzon papred, med daw é dehoñ dond ba ma benn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe, Ku)* ; **Nin meump ket tra** : Nous n'avons rien (nous sommes en bonne santé) *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he meus ket bet kleet** : Ça je n'ai pas entendu *(Plouïe, Ku)* ; **Errue ket mad an traou gantoñ** : Il n'arrivait pas bien ce qu'il faisait *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re neus traou** : Ceux qui ont des possessions *(Plouïe, Ku)* ; **Kasi-toud a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe, Ku)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe, Ku)* ; **...Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ...Et on ne parlait que de ça *(Kastell-Ne, Ku)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe, Ku)* ; **Traou droug** : Des actes malveillants *(Plouïe, Ku)* ; **Ba blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe, Ku)* ; **Med gast an traou 'h ae fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Traou dreut** : Des bêtes maigres *(Skrigneg, Ku)* ; **Mod-all na oa ket saout ganec'h na traou ?** : Autrement vous n'aviez pas de vaches ni d'animaux ? *(Plouïe, Ku)* ; **An traou zo cheñchet toud** : Tout est différent *(Plouïe, Ku)*
loc. **An dra-he zo** : C'est ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe, Ku)* ; **Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe, Ku)* ; **Hag e-se 'benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ene zo traou ba'r lessiveus** : Là y a des économies (argent) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Hag an traou da vale** : Et c'est parti *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Diskrapad traou** : Brasser de l'air ; **Oa kime é tiskrapad traou** : Il ne faisait que brasser de l'air *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz a dra** : Grand-chose (fig.) ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand chose *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kalz traou / Kalz (a) draou** : Grand-chose / Beaucoup de choses ; **'Vie ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe, Ku)* ; **Kalz draou vé** : Y a plein de choses *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober traou** : Agir ; **Adrame nise gwraet traou disheñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit différemment des autres *(Plouïe, Ku)*
loc. **Pe un dra bennaket** : À quelque chose près ; **Ha vie lesket eizhte bennaket pe un dra bennaket** : Et on le laissait une huitaine de jours à quelque chose près *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **Traou gozh** : Le passé ; **An dra-he zo traou gozh** : Ça c'est le passé *(Plouïe, Ku)*

**TRAÑCH / TREÑCH** [trãʃ] [trẽjʃ] : [***trang*** 1499] n.m. ; Houe
**An treñch bras** : La grande houe *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Treñch-koailh** : Houe légère *(An Uhelgoat, Ku)*

**TRAÑCHÏOU** : [***trancheou*** 1633] n. pl. ; Tranchées
**Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait sûrement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**TRANKIL** : [***tranquil*** XVIIe] adj. ; Tranquille(ment)
**Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe, Ku)*

**TRAOÑ** ['trãw] : [***traon*** 1555] n.m. ; Bas / (**d'an -**) En contrebas / En bas
**Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien, Ku)*
loc. **An tu an traoñ (deus)** : Le bas (de) / Le sud (de) ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus ur c'hrow d'an traoñ** : J'ai une crèche en contrebas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kass d'an traoñ** : Faire descendre (la nourriture) ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg, Ku)*

loc. (**Mond / Dond) d'an traoñ** : Descendre ; **Et d'an traoñ Marjannig !** : Descendez Marjannig ! *(Poullaouen, Ku)* ; **Ha deut da ivañ e vann'h d'ar bourk d'an traoñ** : Et il est descendu boire son verre au bourg *(Skrigneg, Ku)* ; **D'an traoñ 'h ê gis-se** : Il descendait comme ça *(Berrien, Ku)*

**TRE** : [vx. br. ***tre***] adj. ; Exactement / Parfait (-ement) / Tout à fait / Juste (à)
**Pass tre da beked Pont Penity** : Pas tout à fait jusque à Pont Penity *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plac'h tre** : Une femme parfaite *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Setu 'h ê d'ar skol bemde pa galle, med ne 'hê ket bemde tre memestra pugur vise emm deus outoñ ba'r gêr** : Voilà il allait à l'école chaque jour quand il pouvait, mais il n'allait quand-même pas tout à fait tous les jours puisqu'on avait besoin de lui à la maison *(Berrien, Ku)*

**-TRE** : [vx. br. ***tre*** ; ***trè*** 1633] adj. ; Très / Tout (petit...)
**Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand chose *(Plouïe, Ku)* ; **Med bihen-tre oaint** : Mais ils étaient tout petits *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he 'vid lak aha'mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe, Ku)*

**TREBER** ['tre:bɛr] : [***trebez*** 1426] n.m. ; Trépied
**Lak an treber war an tan** : Met le trépied sur le feu *(Plouïe, Ku)*

**TREC'H** : [vx. br. ***trech***] adj. : Supérieur(e)
loc. **Be trec'h da ub.** : Être supérieur(e) à / Être sans comparaison avec ; **N'eus trec'h dehi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans une maison *(Ar Fouillez, Ku)*

**TREDIDOÑ** : adv. ; Ben dis-donc (cf. **DIDOÑ**)
**Hag ar powr-kaezh Yann, trededoñ** : Et le pauvre Yann, ben dis-donc *(Sant-Herbod, Ku)*

**TREGONT** : [vx. br. ***tricont*** ; ***tregond*** 1499] n.m. ; Trente
**Me meus kleet hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Sant-Herbod, Ku)*

**TREILHI** : n.m. ; Treillis
**Ha ene na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe, Ku)*

**TREITAD** ['trɛjtət] ['trɛcəd] : n.m. ; Cuite / Raclée (cf. **SAC'HAD**)
**Un treidad oa gantoñ** : Il était complètement saoul *(Berrien, Ku)*
loc. **Taped un treitad** ; Prendre une raclée ; **Un treitad peus tapet** : Vous avez pris une belle raclée *(Berrien, Ku)*

**TRE-LACH / TRA-LACH** : n.m. ; Incertitude (et "temps" incertain et changeant)
**Fenos zo bet un tra-lach amzer** : Aujourd'hui il y a eu un temps incertain *(Plouïe, Ku)* ; **Tra-lach zo etrese** : Ils ne sont pas en meilleurs termes *(Plouïe, Ku)*

**TREÑK** : [vx. br. ***trinc*** ; ***trenc*** 1659] adj. ; Aigre
loc. **Douss-treñk** : Aigre-doux ; **Avalou douss-treñk** : Pomme aigres-douces *(Plouïe, Ku)*

**TRET** : [***træt*** 1633] n.m. (pl. **-ou**) ; Trait d'attelage (cf. **JUJOU**)
**Neuhe vije laket un tretou dehe** : On leur mettait donc des traits d'attelage *(Skrigneg, Ku)* ; **An tretou vije ba'r fourajou laket war o c'hein, mod-all an tretou a gouefe war an douar** : Les traits d'attelage se trouvaient dans les fourrages mis sur leur dos, autrement les traits tomberaient par-terre *(Skrigneg, Ku)*

**TREUL** : [vx. br. ***troul, traul, tre(u)l*** ; ***treul*** 1992] n.m. ; Enfant malheureux (délaissé, mal fagoté)
**Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe, Ku)*

**TREUS** : [vx. br. ***trus*** ; ***treus*** 1499] adj. ; De travers / Qui marche les pieds de travers (cf **A-DREUS**)
**Ha goude vise bet un tamm treus** : Et malgré qu'il fut un peu de travers (son allure) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur vale-treus** : Une démarche les pieds de travers *(Plouïe, Ku)* ; **Treus é** : Il marche les pieds de travers *(Plouïe, Ku)*

**TREUSELLEG / TREUSEULIEG** : [***trezellek*** 1919] n.m. ; Personne qui marche les pieds de travers (cf. **(BALE-)TREUS**)
**Sell 'ta pe-seurt treuseulieg zo hond 'biou ahe** : Regarde le gars qui passe là-bas, il marche les pieds de travers *(Plouïe, Ku)*

**TREUSIAD / TREUCHED** : [***treziatt*** 1744] n.m. ; Moment / Instant / Part / Petit peu de
**Un treuched hir pe un treuched berr** : Un long moment ou un cour instant *(Plouïe, Ku)* ; **'Pad un treuched oa bet oc'h ober skol demp** : Il nous a fait école pendant un moment *(Plouïe, Ku)* ; **Un treuched-labour 'mamp gwraet** : Nous avons fait une (bonne) part de travail *(Plouïe, Ku)* ; **Un treuched-bale / fagod / troc'h-foenn...** : Un petit peu de marche / de fagots / de coupe de foin... *(Plouïe, Ku)*

**TREUS-YEOT** [trøz'ɟɛ̀wt] : [***treusgheäot*** 1716] coll. ; Chiendent

**TREUT** : [***treut*** 1632] adj. ; Maigre / Faible / Chiche / Clairsemé(e) (herbe)
**Ar re dreut vise ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe, Ku)* ; **Ba ti hezh a vé treut an daol** : Chez lui la table est chiche *(Plouïe, Ku)* ; **Traou dreut** : Des bêtes maigres *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar saout vije treut** : Les vaches étaient maigres *(Skrigneg, Ku)* ; **Ar park kozh é treut ar yeot barzh** : L'herbe est clairsemée dans le vieux champ *(Ar C'hloastr-St., Ku)*
loc. **An a'el treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Douar treut** : Terre pauvre *(Ku)*
loc. **Treut-ki / Treut 'vel chach / Treut ha reut** : Très maigre *(Ku)*
loc. **Troc'her treut** : Pingre (qui coupe le pain trop finement) ; **Gad un troc'her treut vise troc'het ar bara un tammig pass gwall dew drame d'espern anehoñ** : Le pingre coupait le pain pas bien gros pour l'économiser *(Plouïe, Ku)*

**TREW-LANN** [trɛw'lãn]: n.f. (pl. **trerwiou-lann**) ; Partie centrale de Plouyé
**Me 'meus ket gallet gwech e-bed kompren da berag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » *(Plouïe, Ku)* ; **Ni zo ba'n drew-lann** : Nous sommes dans la partie centrale de Plouyé *(Plouïe, Ku)*

**TRI** [tri:] : [***try*** 1499] nombre m. ; Trois
**Ur familh ga tri bugel zo ur familh vras** : Une famille de trois enfants est une grande famille *(Brasparzh, Ku)* ; **O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes, Ku)* ; **An tri-all** : Les trois autres *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Tri bla matresse ?** : Peut-être trois ans ? *(Plouïe, Ku)*

**TRIDE** ['tri:də] (& parf. **TRIDEG** devant un voyelle) : [vx. br. ***tride, treded, trete***] pron. f. ; Troisième
**Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis, ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot, Ku)*

**TRIKAMARDAÑ** [trika'mardə] : vb. ; Bricoler
**Hezh zo trikamardañ traou hond amañ d'ober un dra, ha hond d'ober un dra all, ha vé ket gwraet mann e-bed en-eün** : Il ne fait que bricoler en allant par ici faire des choses, et par là faire autre chose, et il ne fait carrément rien du tout *(Plouïe, Ku)*

**TRIKAMARDER** [trika'mardər] : n.m. ; Bricolo / Bricoleur du dimanche

**Hezh zo un trikamarder, un dén ha neus ket stumm vad e-bed evid diluiañ e labour** : C'est un bricoleur du dimanche, quelqu'un qui ne s'y prend vraiment pas bien pour organiser son travail *(Plouïe, Ku)*

**TRIST** [trist] : [***trist*** 1499] adj. ; Triste / Maigri(e) / Triste état / & Précaire **TRISTIG** : ad. ; Tristounet(te)
**Un tammig ti trist ar mod-se** : Une toute petite maison triste comme ça *(Leuhan, Ku)* ; **Med amañ é an traou tristig a-walc'h** : Mais tout le monde est tristounet ici *(Leuhan, Ku)* ; **Trist é ar beleg Bolazeg** : Le prêtre de Bolazeg est dans un triste état *(Skrigneg, Ku)* ; **An dra-he vise trist** : C'était triste *(Plouïe, Ku)* ; **Ken trist ma stad 'vel hoc'h heñi doc'h** : Je suis dans une situation aussi précaire que la votre *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Houzh, da neuhe, oa ur foar tristig vê** : Et donc, cette foire était souvent tristounette *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat, Ku*
loc. **Trist 'vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Sant-Herbod, Ku)*

**TRISTIDIGEZH** [tristi'diːgəs] [tristi'diːɟəs] : [***tristidiguez*** 1623] n.f. ; Tristesse

**TRIVEC'H / TRIWEC'H** ['trivəh] : [***try chuech*** 1632] nombre ; Dix-huit
**Ar bresel kentañ, ar p'arzeg/trivec'h** : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg, Ku)*

**TRO** [tro] : [vx. br. ***tro***] prép. ; Aux alentours de / Aux environs de (cf. **E-tro**)
**Ha vie passeet ar reve war an dud yowank tro ugent la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers les vingt ans *(Plouïe, Ku)* ; **Ha tro deg eur 'méd kard** : Et aux alentours de dix heures moins le quart *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Med tro unneg eur bennaket** : Mais aux environs de onze heures *(Berrien, Ku)* ; **Divunet oa tro ped'ir [peder eur] deuh ar mintin** : Il était réveillé aux alentours de quatre-heures du matin *(Berrien, Ku)*
loc. **Ober war-dro** : S'occuper de ; **Pêet é 'vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe, Ku)*

**TRO** [tro:] : [vx. br. ***tro***] n.f. (pl. **-iou**) ; Tour / Histoire (ce qui est arrivé à)
loc. **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Ober an dro da ub.** : Tourner autour de qqn ; **Pell zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Hag ar c'hloier a-wechou vie krog d'ober an dro dehi 'e** : Et parfois le sonneur de cloche lui tournait autour *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien, Ku)*
loc. **Ober d'e dro** : Faire à son tour ; **Pegur oa oc'h o'r d'e dro dehoñ** : Puisqu'il faisait à son tour *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober tro d'ar gordenn / Ober tro d'ar rod** : Bien savoir travailler *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober war-dro ub.** : S'occuper de qqn
loc. **War-dro** : Autour / Aux alentours de, aux environs de ; **War-dro Gouel-Nedeleg** : Aux alentours de Noël *(An Uhelgoat, Ku)*

**TROAD** [trwa:t] : [***troat*** 1723] n.m. (pl. **treid** [trɛjt]) ; Pied / Manche / Patte
**Troad ar c'hrog, ar forc'h hag ar morzhol** : Le manche du croc, de la fourche et du marteau *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe, Ku)* ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe, Ku)* ; **Ur boutou bihan oa ganen hag a ree poan da'm zreid** : J'avais de petites chaussures qui me faisaient mal au pieds *(Berrien, Ku)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsqu'il frappe avec ses pieds *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Heñw vank un troad flour dehoñ** : Il lui faut un manche doux pour travailler (le travail est trop dur pour lui) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ur chech-troad** : Un croche patte *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **War-droad** : À pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe, Ku)*

loc. **War an eil troad goude egile** : Un pied après l'autre ; **Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**TROC'HAD** : [***troc'hat*** 1716] n.m. ; Coupe / Groupe de
**Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe, Ku)*

**TROC'HADENN** : [***trouc'hadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou**) ; Coupure / Grande
**Un droc'hadenn a blac'h** : Une femme grande (et belle) *(Berrien, Ku)*

**TROC'H(AÑ) / TROC'H(IÑ)** : [***trouchaff*** 1499] vb. ; Couper
**Goude vie troc'het ar voenn** : Après qu'on ait coupé le foin *(Plouïe, Ku)* ; **Yeot da droc'hiñ** : De l'herbe à couper *(Plouïe, Ku)* ; **Kaseg Veurzh, hounnezh a droc'h tost (ar yeot)** : Le vent d'est de Mars coupe (l'herbe) près du sol *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troc'h anehoñ dre an hanter** : Couper la poire en deux *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troc'hañ braw** : Bien couper ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Troc'hañ naon** : Couper l'appétit ; **E naon zo troc'het dehoñ** : Il a l'appétit coupé *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troc'het ar lañs** : Coupé dans son élan *(Plouïe, Ku)*

**TROC'HER** : [***troucher*** 1633] n.m. ; Coupeur de / Trancheur de
loc. **Troc'her-buzhug** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Coupeur de lombrics, cf. **Torrer pennou tousseged**) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troc'her-lann** : Coupeur de litière *(Ku)*
loc. **Troc'her treut** : Pingre (qui coupe le pain trop finement) ; **Gad un troc'her treut vise troc'het ar bara un tammig pass gwall dew drame d'espern anehoñ** : Le pingre coupait le pain pas bien gros pour l'économiser *(Plouïe, Ku)*

**TROELL** ['troəl] : [***troel*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [tro'ɛlu]) ; Bordure de 1,20 à 1,50 m. de large dans les champs entre les talus et la culture
**An droell** : La bordure du champ *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**TROELLAD** [tro'ɛlət] : vb. ; Mener paître les bêtes dans la bordure du champ
**Troellad ar saout** : Mener paître les vaches dans la bordure du champ *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**TROIAD** : [***troiad*** 1913] n.f. (pl. **troiajou**) ; Tournée / Virée
**Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est allé faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Ober un droiad da ub.** : Tirer un coup avec qqn ; **Gwraet un droiad dehi** : Il a tiré un coup avec elle *(Plouïe, Ku)*

**TROIÑ** : [***treiff*** 1499] vb. ; Tourner / Tournoyer / & Pouliner
**Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ, ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe, Ku)* ; **Trôet é ar gaseg** : La jument a mis bas *(Berrien, Ku)*
loc. **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) ; **Peus kime troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Tu n'as rien à faire *(Plouïe, Ku)*
loc. **Troiñ douar** : Charruer la terre *(Ku)*
loc. **Troiñ-ha-dizroiñ** : Tourner en rond *(Plouïe, Ku)* ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe, Ku)*

**TROMPLAÑ** : [***troumpaff*** XVIe] vb. ; Tromper
loc. **En-om dromplañ** : Se tromper ; **Med kasi-sur a-walc'h 'h on n-om dromplañ** : Je suis quasiment sûr de me tromper *(Skrigneg, Ku)*

**TRON** [trõːn] : n.m. ; Bourdonnement que l'on entend parfois dans le ciel par endroit dans les

Monts d'Arrée (par forte chaleur) *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**TROÑSAÑ** : [***tronczaff*** 1499] vb. ; Retrousser
**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen, Ku)* ; **Troñsañ e vañch** : Retrousser sa manche *(Ku)* ; **Troñsañ gar e vragou** : Retrousser le bas de son pantalon *(Ku)*

**TROUS** : [***trous*** 1632] n.m. ; Bruit / Bagarre / Querelle(s) / & n.f ; Boucan
**An dra-he ree un drous spontus** : Ça faisait un boucan d'enfer *(Plouïe, Ku)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien, Ku)* ; **'N-om gavet en ti oa un drous, ur cholori !** : Arrivé dans la maison il y avait un boucan, un vacarme *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **A-wechou vé trous etresse** : Ils s'engueulent parfois *(Plouïe, Ku)* ; **'N-om gleo a reent, vise ket trous gate** : Ils s'entendaient, il n'y avait pas de bagarre *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober trous da + ub.** : Sermonner qqn / Engueuler qqn ; **Trous vise gwraet dehi** : On la sermonnait *(Plouïe, Ku)*

**TROUSELLAÑ** [tru'zɛlə] : vb. ; Tintinnabuler
**An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg, Ku)*

**TRO-WALC'H / TRA-WALC'H** : [***treu erhoalh*** 1861] adv. ; Assez
**Né ket tro-walc'h gwech e-bed** : Il n'a jamais assez *(Plouïe, Ku)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On trouve assez de ceux-là à grouiller là comme ça ! *(Plouïe, Ku)* ; **Pe oad oa ? Bihen-tre med tro-walc'h 'vid baleo** : Quel âge avait-il ? Tout petit mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe, Ku)* ; **Me gav din ma rafen pemp mil lur doc'h, beñ an dra-he zo tro-walc'h...** : Je trouve que que si je vous donnais cinq mille francs, ben c'est assez *(Sant-Herbod, Ku)*

**TU** : [***tu*** 1499] n.m. ; Direction / Côté / Manière / Opportunité
**Hemañ né ket amzer da sell ba pe-sort tu 'ma an a'el** : (fig.) Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir (mot-à-mot : Il n'a pas le temps de regarder de quel côté est le vent) *(Plouïe, Ku)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe, Ku)* ; **Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)* ; **Koulz an eil tu hag egile** : Autan un côté que l'autre *(Plouïe, Ku)* ; **Ar Faou zo ba'n tu-se** : Le Faou est dans cette direction-là *(Plouïe, Ku)* ; **Un tu bennaket vo ka'et penaos skrivañ an dra kajimant-sur** : Il est quasiment certain qu'on trouvera quelque part comment l'écrire *(Skrigneg, Ku)* ; **An tu dihou** : La droite ; **Chech war an tu dihou** : Tirer à droite *(Skrigneg, Ku)* ; **Tu dihou é** : C'est à droite *(Berrien, Ku)*
loc. **An tu an traoñ (deus)** : Le bas (de) / Le sud (de) ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)*
loc. **An tu-d(i)abarzh** : L'intérieur *(Ku)*
loc. **An tu-d(i)avaes** : L'extérieur *(Ku)*
loc. **An tu isellañ deus** : La côté le plus bas de ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe, Ku)*
loc. **An tu-nec'h (deus) / An tu an nec'h (deus)** : Le nord (de) / Le haut (de) ; **Ar gorre é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « ***gorre*** » c'est le nord (le haut) de la paroisse *(Plouïe, Ku)* ; **Ar lodenn douar zo kreis 'tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La zone géographique qui se trouve au centre entre le sud et le nord *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ba'h an tu-all deus** : De l'autre côté de ; **Ha oant ka'et ba'h an tu-all da Goad-Iles** : Et on les trouva de l'autre côté de Coat-Elez *(Berrien, Ku)*
loc. **Chechañ war un tu** : Tirer dans une direction *(Skrigneg, Ku) ;* **Chech war an tu klei** : Tirer à gauche *(Skrigneg, Ku)* ; **Chech war an tu dihou** : Tirer sur la droite *(Skrigneg, Ku)*

loc. **Deus tu + *lieu*** : Du côté de + lieu ; **Deus tu Lañveog** : Du côté de Lanveoc *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ka(v)oud an tu da** : Trouver (la manière / le moyen / la possibilité) de / Pouvoir ; **Meus ket ka'et an tu d'ober an dra-he** : Je n'ai pas trouvé la possibilité de le faire *(Plouïe, Ku)*
loc. **Kaoud tu** : Avoir l'opportunité ; **'Benn-berr momp tu ma peus c'hoant** : On aura l'opportunité ce soir si tu veux *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **War an tu-renou** : À l'envers ; **Lak an dilhad war an tu-renou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe, Ku)*

**TUAPL / TUEP** : [***tuabl*** 1992] adj. ; Adroit(e)
**Hemañ zo un den tuep** : C'est une personne adroite *(Plouïe, Ku)*

**TUD** : [vx. br. ***tut***] n.m. pl. ; Gens / **An dud** : La population / Les gens / & Parents (famille proche) (**ma zud** *mes parents* etc...)
**Tud fall** : Des gens mauvais ; **Tud vad** : Des gens bons ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe, Ku)* ; **Ya, tud omp n'é ket moc'h !** : Oui, nous sommes des gens pas des cochons ! *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Tud disher** : Des gens sans enfant *(Plouïe, Ku)* ; **Ar re-se vé tud charret** : Ce sont des gens fermés *(Plouïe, Ku)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe, Ku)* ; **Vie daw kaoud tud ha nise nerzh, tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques, des gens forts *(Plouïe, Ku)* ; **Be vê tud a vise chech-dreñw dalc'hmad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traine *(Plouïe, Ku)* ; **A vise un nebeud kêriou ha vise tud vise assames é labourad** : Il y avait quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Puis après ça dépendait des gens *(Plouïe, Ku)* ; **Tud dister** : Des gens modestes *(Plouïe, Ku)* ; **Un nebeudig tud** : Un tout petit peu de monde *(Poullaouen, Ku)* ; **Ba parres Plouïe zo un nebeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe, Ku)* ; **Tud lorc'hus** : Des gens orgueilleux *(Plouïe, Ku)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe, Ku)* ; **Lod oa tud nervus un tamm, ha vie gwraet « tud prim » deus oute** : Certaines personne s étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe, Ku)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe, Ku)* ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe, Ku)* ; **Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe, Ku)* ; **Me meus kalz tud** : J'ai une grande descendance *(Plouïe, Ku)*

**TUFAL** ['tyfəl] : [***tufa*** 1716] vb. ; Cracher (de la salive)
**Tufet vise war'nehe** : On leur crachait dessus *(Plouïe, Ku)*

**UGENT** : [vx. br. ***ucent*** ; ***uguent*** 1499] nombre ; Vingt
**A-wechou vie rôet ugent real** : Parfois on donnait vingt réaux (= 5 francs) *(Plouïe, Ku)* ; **Ha vie passeet ar reve war an dud yowank tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers les vingt ans *(Plouïe, Ku)* ; **Seizh la war'n-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe, Ku)*

**UHEL / UVEL** : [vx. br. ***uchel*** ; ***uhel*** 1086] adj. ; Haut
**A-wechou vie kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Il était parfois question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe, Ku)*
loc. **Uvel mat / Uhel mat** : Très haut ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uhel mat 'benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut d'ici à dépasser autant les arbres *(Sant-Herbod, Ku)*

**UHELLAAD / UVELLAAD** : [***uhelhat*** XVIe] vb. ; Hausser
loc. **Uhellaad da gaosèl da ub** : Hausser la voix pour parler à qqn ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl dehoñ pegur glee ket** : Le recteur avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il il n'entendait pas *(Lokmarïa-Berrien, Ku)*

**UN(AN)** [œn] [õn] (**UR** [œr] [òr] devant B, C'H, F, G, J, L, M, N, P, R, S, V, W, Y, Z) : [vx. br.

***unan***] n.m. ; Quelqu'un / Un
**Pa nie emm un' a vie kasset dehoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ha na ka'et un'** : Et il en trouva un *(Berrien, Ku)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deus oute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe, Ku)* ; **Un' anehe oa o chom ba Gourin** : L'un d'entre eux habitait à Gourin *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Un devezh-dorna ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe, Ku)* ; **Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **Un' ha' vise ba'r c'houj** : Un qui faisait parti de l'équipe *(Plouïe, Ku)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien, Ku)* ; **Ah med un' all oa c'hoazh !** : Ah mais il y en avait encore un autre *(Sant-Herbod, Ku)*

**UNNEG** ['õnɛg] ['œnɛg] : [***unnec*** 1499] nombre ; Onze
**Med tro unneg eur bennaket** : Mais aux environs de onze heures *(Berrien, Ku)* ; **Etre unneg eur ha kreiste** : Entre onze heures et midi *(Plouïe, Ku)* ; **Unneg feurm oa ba kêr** : Il y avait onze fermes au village *(Berrien, Ku)*

**URZH** ['yrz] : [vx. br. ***urd*** ; ***eurz*** 1499] n.f. ; Ordre
loc. **Lakad urzh** : Mettre de l'ordre ; **N'eus trec'h dehi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans la maison *(Ar Fouillez, Ku)*

**US(AÑ) / HUS(AÑ)** ['(h)y:sə] : [***usaff*** 1499] vb. ; User
**Un den (h)uset** : Une personne usée *(Plouïe, Ku)* ; **E dok oa kozh ha huset** : Son chapeau était vieux et usé *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe, Ku)*

**V** : peut souvent provenir d'un **F** en début de mot (**vall < fall** ; **vri < fri**), un **V** peut aussi résulter de la transformation d'un **F** selon ce qui précède le mot (**e vri < fri**). Les **V** finaux peuvent transformer en **F** et inversement (surtout si un ajoute un suffixe) (ex. **kov > kofad** & **kof > kovad** et inversement). **V** peut se transformer en **H** quasi-muet pour le verbe être au futur **vo > ho**, voire muet **ne vo ket > n'(h)o ket**. Sinon le **V** peut provenir d'un **B** ou d'un **M** suivant ce qui précède le mot : **bis > da vis, blew > e vlew** & **mamm > da vamm, mantell > e vantell** etc... Le **V** peut provenir aussi d'un **P** par l'adoucissement du **F** de la mutation après **ma/mi , he/hi** et **hon/hom** (**hi venn < hi fenn < penn**)

**VAKAÑSOU / VAKEÑCHOU** : [sing. ***vacançc*** 1633] n. pl. ; Vacances
**Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Parler à propos des vacances *(Plouïe, Ku)* ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti 'vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe, Ku)*

**VAN** : [***van*** 1499] (Faire) Cas
loc. **Ober van** : Faire cas ; **Arabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez, Ku)*

**VERTU** : [***virtuz*** 1499] n.f. ; Vertu / Vigueur / Force
loc. **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de Novembre hiver peu rigoureux *(Rostrenn, Ku)*

**VI** : [***vy*** 1499] n.m. (pl. **vïou**) ; Œuf
**Preparet oa un tamm amann, un toullad viou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur vi bras** : Un gros œuf *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Ma vije chetet ur vi dreist an ti, ba'n tu all, sur vefe ka'et tri : plusk, gwenn, melen** : Ça parait pourtant évident (mot-à-mot : Si on jetait un œuf par dessus la maison, de l'autre côté, on en trouverait surement trois : coquille, blanc et jaune) *(Plouïe, Ku)*

**VISAJ** : [***visaig*** 1464] n.m. (pl. **-ou**) ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe, Ku)*

**WAR** : [vx. br. ***guar*** ; ***ouar*** 1385] conj. ; Sur
**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe, Ku)* ; **Ha na ket gwelet den e-bed war e**

**hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien, Ku)* ; **Ha na gwraet an alc'hwe da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa-Berrien, Ku)* ; **War an dra-he n'eus ket kalz a bréss** : Pour ça il n'y a pas d'urgence *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Be mil bréss war ub.** : Être impatient ; **Mil bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Impatient de retirer ses vêtements *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Be préss war ub** : Être pressé ; **Te zo préss war'han't** : Tu es pressé *(Berrien, Ku)*
loc. **Be war** : Recouvrir ; **Daoust ha ma oa an erc'h war an douar** : Malgré que la neige recouvrait la terre *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Cherr an nor war ub.** : Fermer la porte derrière qqn ; **Sarr an nor warnehoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Sant-Herbod, Ku)*
loc. **Dond war-gont e-hun'** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war-gont ma-hun'** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dond war-horre e véc'h / Sevel e benn war-horre** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Heñzh é rus-rer, dond a ra 'benn da jom med hall ket dond mad war-horre e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe, Ku)*
loc. **Dre war-horre** : Par le dessus ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horre** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe, Ku)*
loc. **Ober war-dro ub.** : S'occuper de qqn ; **Pêet é 'vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe, Ku)*
loc. **War an eil troad goude egile** : Un pied après l'autre ; **Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **War an tu-renou** : À l'envers ; **Lak an dilhad war an tu-renou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe, Ku)*
loc. **War ar gorre** : À la surface ; **Ken vise deut ar rejin war ar gorre** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Kastell-Ne, Ku)*
loc. **War ar marc'had** : Par dessus le marché ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par dessus le marché *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **War-boues** : Par / Au sujet de ; **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) *(Plouïe, Ku)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet kleet war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Sant-Herbod)*
loc. **War-dro** : Autour / Aux alentours de, aux environs de ; **War-dro Gouel-Nedeleg** : Aux alentours de Noël *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **War-droad** : À pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe, Ku)*
loc. **War e grabanou** : À quatre pattes ; **Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez, Ku)*
loc. **War-gein ub.** : Sur le dos de qqn ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen, Ku)*
loc. **War-goste** : En pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe, Ku)*
loc. **War-horre** : Dessus ; **War-horre ha dindan** : Dessus et dessous *(Plouïe, Ku)* ; **Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war e horre** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg, Ku)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horre** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant-neuves et coiffé d'un chapeau *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **War-lerc'h** : Après / Ensuite / Suivant / Derrière ; **Hañw oa aet d'an de war-lerc'h** : Il était parti le jour suivant *(Berrien, Ku)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe, Ku)* ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve la-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien, Ku)* ; **War-lerc'h 'h ê-hi da wel ar c'hure** : Elle allait voir ensuite le vicaire *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Lakad klask war-lerc'h ub.** : Lancer une recherche pour trouver qqn *(Ku)*
loc. **War-raog** : (de / en) Avant ; **Set' oa laret demp neuhe mond war-raog** : On nous disait donc d'avancer *(Plouïe, Ku)*
loc. **War-wel (da + ub.)** : En vue / Apparent / Visible ; **Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître une liasse de billets *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud 'vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour

faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **War-zu('g)** : (En) direction (de) ; **Ha yô war-zu'g Bolazeg** : Et c'est parti direction Bolazeg *(Skrigneg, Ku)* ; **Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe, Ku)*

**WARC'HOAZH** : [***oarhoaz*** 1519] adv. ; Demain (cf. **ARC'HOAZH**)

**WARN-UGENT** [var'ny:gɛn] : [vx. br. ***guarnucent***] nombre ; Vingt-et...
**Un' warn-ugent, dow warn-ugent, tri warn-ugent...** : Vingt-et-un(e), vingt-deux, vingt-trois... *(Ku)* ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a une vieille maison là où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe, Ku)*

**WEI** : interj. ; Oh là là !
**Wei !** : Oh là là ! *(Ku)*

**YA** : [***ya*** 1499] adv. ; Oui
**Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Sant-Herbod, Ku)*

**YAC'H** : [vx. br. ***iac*** ; ***yach*** 1499] adj. ; En bonne santé / Sain(e)
**Un den yac'h, un den ba e amzer vad ma keres** : Une personne en bonne santé, une personne en pleine possession de ses moyens *(Plouïe, Ku)*

**YALC'H** : [***yalch*** 1499] n.m. ; Bourse
**Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un nebeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe, Ku)*

**YALC'HAD** : [***ialhad*** 1849] n.m. ; Bourse (remplie) de
**Hag a na rôet dehoñ ur yalc'had-arc'hant ahe da vagañ ar paotr beteg e seizh 'la** : Et il lui donna là une bourse remplie d'argent pour nourrir le garçon jusqu'à ses sept ans *(Berrien, Ku)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien, Ku)*

**YANN** : prénom ; Jean
loc. **Yann (ar) Gok** : Toto *(Plouïe, Ku)*
loc. **Yann mil vicher** : péj. Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi mad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers mais aucun bon métier *(Plouïe, Ku)*

**YAR** : [***yar*** 1499] n.f. (pl. **yir, yér**) ; Poule / Volaille
**O lakad he c'hala-goñ 'ma ar yar** : La poule fait sa mue *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ zo é tiskrapad evel ar yar** : Il travaille n'importe comment (mot-à-mot : Il s'agite comme la poule) *(Plouïe, Ku)* ; **Ur c'hlud-yir oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à côté *(Plouïe, Ku)* ; **Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez, Ku)* ; **Pluñvet neus ar c'hog ar yar :** Le coq est monté sur la poule *(Plouïe, Ku)*

**YEC'HED** ['yehɛt] ['yɛhət] : [***yechet*** 1499] n.m. ; Santé
**Blavezh mad a souhetan dec'h, yec'hed ha prosperite, hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie *(Ku)*

**YEDAL** : [***guedaff*** 1499 ; ***guedal*** 1659] vb. ; Surveiller / Être à l'affût / Épier / Espionner
**Yedal ar yer da hond da zoiñ** : Surveiller les poules pour savoir où elles vont aller pondre *(Plouïe, Ku)* ; **Hemañ fell dehoñ goud toud heb lar nintra, hemañ zo o yedal an dud** : Il faut qu'il sache tout sans rien dire, il écoute les gens sans qu'on sache qu'il le fait *(Plouïe, Ku)*

**YELL** : [***guell*** 1531] adj. ; Brun / À maturité (noix, châtaignes...) / fig. Affaibli(e) / Qui a perdu de son panache
**Kraoñ yell, pé é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noix brunes, lorsque les noix sont

brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe, Ku)* ; **Un den yell** : Une personne affaiblie *(Plouïe, Ku)* ; **Erro é yell** : Il a perdu de son panache *(Plouïe, Ku)*

**YÉN / YIN** : [***yen*** 1499] adj. ; Froid(e)
**N'é ket kustum deus an amzer yin** : Elle n'est pas habituée au temps froid *(Plouïe, Ku)* ; **(Re) yin é an a'el** : Le vent est (trop) froid *(Plouïe, Ku)* ; **Houzh zo ur plac'h yén** : C'est une femme frigide *(Plouïe, Ku)* ; **Yén oa** : Il faisait froid *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Gad amzer yin** : Par temps froid ; **Mouss oain (é) labourad ba'r parkeier ga ma zad gad amzer yin** : J'étais apprenti travaillant dans les champs avec mon père par temps froid *(An Uhelgoat, Ku)*
loc. **Yin-maleürus / Yén-maleürus** : Extrêmement froid(e) ; **Yin-maleürus oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg, Ku)*

**YEO / YAO / EO** : interj. ; Si !
**Yao ! 'Maoc'h marw !** : Si ! Vous êtes morts ! *(Leuhan, Ku)* ; **Yao 'vat !** : Si alors ! *(Sant-Herbod, Ku)* ; **Ah yeo yeo ! Me renk mond ma-hun', me meus ur gomissïon !** : Ah si si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*
loc. **Oao !** : Si (Réponse à **oa ket ?**) *(Berrien, Ku)*

**YEOT** : [vx. br. ***guelt*** ; ***geaut*** 1499 ; ***gueol*** 1659] coll. ; Herbe / **YEOTENN** : n.f. (pl. **-ou**) ; Brin d'herbe
**Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe, Ku)* ; **Yeot da droc'hiñ** : De l'herbe à couper *(Plouïe, Ku)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe, Ku)* ; **Adrame vise re yin an a'el vie ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe, Ku)* ; **Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de Janvier est brûlée par le froid de Février *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar park kozh é treut ar yeot barzh** : L'herbe est clairsemée dans le vieux champ *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**YÔ** : interj. ; C'est parti !
**Ha yô an de war-lerc'h** : Et c'est parti pour le lendemain *(Berrien, Ku)* ; **Ha yô da bàeron d'ar paotr** : Et c'est parti comme parrain du garçon *(Berrien, Ku)* ; **Ha yô war-zu'g Bolazeg** : Et c'est parti direction Bolazeg *(Skrigneg, Ku)*

**YO(U)D** : [***yot*** 1499] n.m. ; Bouillie (cf. **BAZH-YO(U)D**)
**Yod-kerc'h / Youd arzilet** : Bouillie d'avoine ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg, Ku)*
loc. **Kov-yo(u)d** : Gros ventre *(Plouïe, Ku)*

**YOW** ['ɟow] ['jow] : [***iaou*** 1621] n.m. ; Jeudi (cf. **DIRYOW**)
**Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis, ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot, Ku)* ; **Ar yow kentañ ar bla** : Le premier jeudi de l'année *(An Uhelgoat, Ku)* ; **Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat, Ku)*

**YOWANK / YAOUANK** : [***youanc*** 1499] adj. ; Jeune
**Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe, Ku)* ; **An dra-he oa d'ar mare oan yowank** : C'était à l'époque où j'étais jeune *(Plouïe, Ku)* ; **Ha vie passeet ar reve war an dud yowank tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers les vingt ans *(Plouïe, Ku)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas beaucoup de vaches laitières non-plus *(Skrigneg, Ku)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien, Ku)* ; **Foar ar re yowank** : La foire des jeunes *(An Uhelgoat, Ku)*

**YOWANKIS** [jo'wãŋkəs] [ɟo'wãŋkəs] : [***iaounctis*** 1659] n.f. ; Jeunesse
**Houzh oa foar ar yowankis** : C'était la foire de la jeunesse *(An Uhelgoat, Ku)*

**YEUN / YUN** [jø:n] [ɟø:n] [jy:n] [ɟy:n] : [***gueun*** XVIe] n.f. ; Marais
**Ar yun vras, hag ar yun vihan** : Le grand et le petit marais *(Ar C'hloastr-St., Ku)*

**ZH / I** :
loc. **E 'zh / (E)n i** : Dans (ton / ta) ; **'N i kwele** : Dans ton lit *(Plouïe, Ku)*
loc. **Da'zh / D'i** : À (ton / ta) ; **Me 'h æy da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien, Ku)* ; **Da veteg ken a vi erruet d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé à ta maison *(Berrien, Ku)* ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag, Ku)* ; **Me zo hond da lak anehoñ en-dro d'i sakre rer !** : Je vais le mettre autour de ton sacré cul ! *(Plonevez Ar Faou, Ku)*